# ER FETÆNIEU A VUHÉ

PÉ

ER SEIH SACREMANT HAG ER SACREFIÇ

INSTITUET DRÉ HUR SALVÉR JÉSUS-CHROUIST.

## DISCLÆRATION

Me ven disclærein amen guet er vrassan humilité penaus mar hum gavehé, én isplicationeu ag el livrmen, un dra benac contrel d'ansaignemant en Ilis santel, catholiq, apostoliq ha romæn, m'er hondan a vremen, ha me zou prest d'aboeissein ha de blèguein é peb tra de santimant hun mam santel en Ilis. « *Romanæ præsertim Ecclesiæ atque examini, totum hoc, sicut et cætera quæ ejusmodi sunt, universa reservo, ipsius, si quid aliter sapio, paratus judicio emendare.* (S. Bernard, ep. CLXXIV, n. 9.)

J. EN TUAUT, *Bèlèg*,
*servitour Santès Anna.*

ER

# FETÆNIEU A VUHÉ

PÉ

## ER SEIH SACREMANT HAG ER SACREFIÇ

INSTITUET DRÉ HUR SALVER JÉSUS-CHROUIST.



É GUÉNÉD,

MOLLEREAH GALLES, É RU EN INTRON-VARIA.

—

1877.

Vannes, le 23 Juillet 1877.

MON CHER ABBÉ,

Vous poursuivez avec zèle et dévouement le cours de vos intéressantes publications. Dieu veuille que vos pieuses intentions soient comprises et secondées! Les disciples dociles de votre *Timothée* s'empresseront, je l'espère, d'aller puiser abondamment aux *Fontaines de vie* où vous entreprenez de les conduire, en leur expliquant *les Sacrements et le Sacrifice institués par Notre Seigneur Jésus-Christ.*

Le rapport qui m'a été fait de ce second volume, est trop favorable, pour que je ne lui souhaite pas avec confiance le succès que vous en attendez. Je le recommande aux prêtres et aux fidèles de mon diocèse. A l'occasion, je leur donnerai l'exemple d'une propagande dont vous leur serez, comme moi, reconnaissant.

Agréez, mon cher Abbé, l'expression de mon sincère attachement.

† JEAN-MARIE, *Év. de Vannes.*

É Guénéd, en 23 a vis Gourhelin 1877.

ME HEAH EUTRU,

Hui e gontinu ên ur fæçon gredus brudein hou ç'instructioneu pourfitabl. Plijét guet Doué ma vou comprenet ha secouret hou ç'intantioneu mad ! En disciplèd fidel péré en dès héliet hou *Timothé*, en hum bressou, hemb arvar, da vonnèt de ivein guet larganté *d'er Fetœnieu a vuhé* de béré en ou hou-viet, èn ur ispliquein dehai *er Sacremanteu hag er Sacrefiç instituet dré hur Salvër Jésus-Chrouist.*

Calz a vad e zou bet laret t'eign ag en ell livr-men, ha confianç e mès è tesirein dehon en dissoh eurus a béhani é oh èngorto. Er gourhemènein e hran d'er vêlean ha d'er fidêléd a m'escobty. Hag ên occasion, me von er hetan doh er streâuein. En ur hêli m'exampl, ind e hrei plijadur d'eign quer-clous èl d'oh.

Receuet, me heah Eutru, en assuranç ag en istim a mès aveid oh.

† JEAN-MARIE, *Escob a Huénèd.*

## UR GUIR

É RAUG LEINEIN EL LIVR-MEN.

Timothé e zou bermen hanàuet un nebedic é peb léh. En diguemér mad e zou bet groeit dehou en dès men douguet d'hobér mollein el livr-men péhani e gompren ol er péh e zou necessær gout a zivout er sacremanteu hag er sacrefiç adorabl ag en overen. Tré ma vou receuet lès, én bun bro, er sacremanteu, guet dispositioneu santel, n'hun bou quet de zoujein er fallantéteu e huélér é certæn broyeu aral. É contrel, Jésus-Chroust e vou càret ha chervijet mad, hag er fé e gresquou muyoh-mui é misq er grechénion. Mæs aveit receu er sacremanteu guet dispositioneu santel, requis-é ou hanàuein erhat. Aveit gobér ou hanàuein guèl é ma bet composet el livr-men. Plijét guet Doué ma vou pourfitabl de ol er ré el leinou! Er hræç-cé e houlennan dré intercession santès Anna, Patromès vad er Vretonèd.

ER

# FETÆNIEU A VUHÉ.

## AR ER SACREMANTEU É JENERAL.

### QUENTEL QUETAN.

*Haurietis aquas cum gaudio de fontibus salvatoris.* Isaï, XII, 3.

Hui e dennou guet joé en deur a fetænieu hur Salvér.

Er Honcil santel a Drant e lar d'omb penaus er sacremanteu e zou èl fetænieu ha canolieu dré béré é ta d'omb græç en Eutru Doué; ne hellamb hur bout na vertu, na justiç, na santeleah meit dré er moyand ag er sacremanteu. Dré-z-hai é commanç hag é cresqua er justiç hag er santeleah én-amb, ha dré-z-hai ehué en ou havamb a nehué, p'hun nès bet er maleur d'on hol dré er péhèd marhuel : « *Per quem omnis justitia vèl incipit, vèl cœpta augetur, vèl amissa recuperatur.* » Ag er fetænieu-cé é conzé er profæt Isaï, pe laré : hui e dennou guet joé en deur a fetænieu hur Salvér, « *hauriętis aquas cum gaudio de fontibus Salvatoris.* » En deur-cé, emé sant Jérôm, n'en dé quet en deur ag er stærieu bras ag en Égypt, mæs en deur e rid a fetænieu Jesus. Ag en deur-cé é conzé ehué hur Salvér én Aviél, pe laré : « En deur e rein-mé de ivèt e zei de vont aveid en haui er recenou ur fetæn

Joan. iv, 14. deur pêhani e saillon betag er vuhé éternel. — *Aqua quam ego dabo ei, fiet in eo fons aquæ salientis in vitam æternam.* » D'er fetæmeu divin-cé carguet ag é hoaid hag a é vériteu, é couvi hur Salvér Jésus-Chroust, pe lar d'omb én Aviél : « Pihue-benac

Joan. vii, 37. en dès sehet, deit devad-on, hag ivet, — *si quis sitit, veniat ad me, et bibat.* »

Ni e zeli hanànein reih-mad er fetæmeu-cé a vuhé hag a hræç ; aveid omb é mant bet digueoret, ha ni e vehé hemb escus dirac Doué, pe ne houyehemb quet petra ind, na guet péh dispositioneu é tellamb tostat dehai aveit tennein pourfit a nehai.

Ni e ya d'examinein hinihue petra-é ur sacremant, petra e senefi er sacremanteu, pihue en dès-ind institut, ha péh ræsonieu en dès douguet hur Salvér d'ou instituein.

I. — Ur sacremant e zou ur merch sansibl en dès hur Salvér Jésus-Chrouist institnet aveit senefiein ha rein d'omb er santeleah hag er gracé.

Ur merch e zou un dra péhani, a p'er guélamb, hul laqua de chonjal én un dra aral. El-cé, pe huélamb moguéd, ur merch-é penaus é hès tan ; pe huélamb pasieu un dén ar en hènt, ur merch-é penaus en dès tremeinet unan-benac dré el léh-cé ; pe huélamb ur barr brandon doh un ty, ur merch-é penaus é hès tavarn inou.

Ni e antand dré ur merch sansibl en péh e gouéh idan er squéndeu, ol er péh e hellamb guélet pé cleuét ; él-cé sin er groéz e zou ur merch sansibl, turul deur ar pèn ur hroaidur, conzein, touchein én deourn, gobér sin er groéz ar en tàl, rein ur jottad, er bara hag er gùin hag er honzeu ag er gonsécration e zou merchen sansibl ; covessat er péheden ha recea er pardon a nehai dré er

honzeu ag en assolven, noniein, consacrein dré gouzen ha dré verchen a zianvæz e zon merchen sansibl.

Mæs, mar dé ol er sacremanten mercheu sansibl, ol er mercheu sansibl n'en dint quet sacremanteu : rac ol er mercheu sansibl n'en dint quet het institutet aveit rein er hræç ; él-cé, sin er groéz n'en dé quet ur sacremant, denston m'é ma ur merch sansibl ; ol er cérémonien ag en Ilis e zou merchen sansibl, mæs n'en dint quet ol sacremanten, rac n'en dint quet bet ol institutet aveit rein d'omb er hræç ; n'en dé enta sacremanten meit er merchen sansibl péré e zou het institutet dré hur Salvér Jésus-Chronist aveit senefiein ha rein er santeleah hag er justiç.

Él-cé enta, er sacremant e zou ur merch sansibl « en dès institutet hur Salvér Jésus-Chrouist. » Hur Salvér Jésus-Chrouist, él gûir Doué, é hellé laquat é mercheu sansibl er vertu de rein er hræç. Mæs ni hun nès laret open penaus er sacremant e zon ur merch sansibl en dès institutet hur Salvér Jésus-Chronist aveit « senefiein ha rein er santeleah hag er justiç ; » er honzeu-cé e zisq d'omb penans er sacremanteu ne hellant meit discleriein un dra sacret, ha gohér a ziabarh er péh e zisclériant a zianvæz.

Sellet, dré exampl, petra e hrér aveit bâdéein. Aveit bâdéein, é vé taulet denr ar pen en hani e vâdéér, én ul larét : « Mé ha vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperêd-Santel. » Dré er moyand ag er cérémoni-cé e huélamb, ha péhani e gonsist é holhein, Doué e ra é hræç én ur fæçon cuhet, hag hi scùil é mean en hani e vâdéér, hag can e verch d'omb ér memb amzér penans él ma holh

en deur-cé er horv, èl-cé chuê er hræç e holh en mean hag hi nætta ag ol couciadur er péhed én ur rein dehi er santeleah hag er justiç.

Ur sacremant e zou enta ur mystér sacret dré béhani Doué e ra d'omb é hræç, hag e ziscoa d'omb ar en dro a zianvæz, dré ur merch e huélamb, en efféd e hra er hræç én hun inean én ur façon cuhet : èl er rouanné péré e ra ou zalhnedigueah d'er péhieu eur hag argant, hag e hra d'omb hanåuein dré ur merch e laquant ar nehai a zianvæz er péh e talant a ziabarh.

Èl-cé, eit ma vou un dra ur sacremant, red-é ma vou un dra sansibl ; red-é ma rei Doué é hræç dré er moyand ag en dra sansibl-cé ; red-é anfin m'en dou en dra sansibl-cé ur certen hanvaledigueah doh en efféd ag er hræç, ma hi discoei ha ma hi senefiou a zianvæz.

Er Scritur santel hi-memb e zisq d'omb penaus er sacremanteu e zou mercheu sansibl. Sant Paul Rom. vi, 3. e lar d'omb : « P'en d'omb het hâdéet é Jésus-Chrouist, ni e zou het hâdéet én é varhue ; » hag èl-cé, ean e sel er vâdient èl ur merch é omb het interret guet Jésus-Chrouist dré er vâdient aveit merhuel d'er péhed.

II. — *Petra e senefi er sacremanteu a zianvæz ?*

Er sacremanteu, revé m'é mant mercheu, e zisqo d'omb hag e senefi tri zra, emé sant Thomas : de guetan, avéid en amzér tremenet, ind e zégass choûj d'omb a hassion hur Salvér Jésus-Chrouist péhani en dès ou méritet d'omb ; d'en eil, ind e senefi, aveid en amzér presant, græç Doué e réceuamb dré ou moyand ér vuhé-men ; d'en drived, aveid en amzér de zonnèt, ind e annonç er gloêr éternel de béhani en hur honduyant. En tri zra-zé

e zou merchet d'omb ér honzen-men e lar d'omb sant Paul : « Ol er ré e zou bet bâdéet é Jésus-Chronist, e zou bet bâdéet en é varhne. — *Quicumque baptizati sumus in Christo Jesu, in morte ipsius baptizati sumus.* » Rom. vi, 3. Dré er honzeu-cé, ean e zisco penaus er vâdiènt e zou èl ur merch péhani e zégass chonj d'omb a bassion hag a varhne hur Salvér. En apostol e lar open « penaus é omb bet interret guet-hou dré er vâdiènt aveit merhu.i d'er pêhèd, acelfin ma heliehemb ur vuhé nehué èl Jésus-Chronist péhani e zou ressuscitet a varhue de vihue dré ol-hnissanç é Dad éternel, » er péh e zisq d'omb penaus er vâdiènt e zou er merch ag er hræç divin péham e zou scùllet én hun ineauen, hag e ra d'omb en nerh de gommancein ur vubé nehné ha d'hum acquittein guet æzemant ha lehniné ag ol hun devérieu a grechéneah. Anfin, er memb apostol e ansaign d'omb penaus « mar d'omb bet imboudet ar Jésus-Chrouist dré en hanvaledigueah ag é varhne, ni e vou ehué lodéc én é resnrrection glorius, » er péh e zisq d'omb penaus er vâdiènt e zou ur merch spis ha splan péhani e zégass chonj d'omb ag er vuhé éternel e zehamb hur bout dré Jésus-Chrouist

Èl-cé, er sacremanteu e zégass chonj d'omb a bassion hur Salvér, e senefi er hræç e recenamb dré-z-bai ér vuhé-men, hag e annonç er gloér éternel e receuehemb dré on moyand. Er sacremant adorabl ag en Autér e verch d'omb open presanç gùir corv ha gùir goaid hur Salvér idan en aparanceu ag er bara hag ag er gùin, hag ehné er hræç péhani e zou reit de ol er ré e gommuni guet dispositioneu santel. Guet a vystérieu enta e zou dastumet ér sacremanteu !

III. — *Pihue en dès institüet er sacremanteu?*

Hnr Salvër Jésus-Chrouist, Doué ha dén, en dès institüet ol er sacremanten ag el lézen nehué. Er péh en disq d'omb spis ha splan, e zou er mohahen admirabl péré e zon dastamet ér sacremanten, mohahen péré ne hellé bout chonjet meit dré furnæz hemb som an Doué, nag institüet meit dré el-buissanç Doué péhani hemb quin e hel rein d'omb er hræç. Open, er sacremanteu e zon er hanoheu dré héré é vé scüillet ar-n-omb er vertu a hassion hur Salvër Jésus-Chroust. Pihue enta meit hur Salvër e hellé dispartein en trezol ag é Bassion? Jésus-Chroust e zon enta en hani hur santeü én ur fæçon ha dré er moyanden en dès institüet: hag er moyandeu-cé e zou er sacremanteu en dès lausquet aben-caër guet é apestoléd péré ou dès-ind reit d'en Ilis. Gùir-é, é raug hur Salvër Jésus-Chroust, Doué en doé reit sacremanteu él lézen couh; mæs er sacremanteu-cé e zeli bout disforhet doh ré hur Salvër dré er paar poénd-men: de guetan, bout e oé muyoh a sacramanten él lézen couh eid él lézen nehué; hag èl-cé el lézen-cé e oé diæssoh de virèt eit lézen Jésus-Chroist; d'en eil, er sacremanteu ag el lézen couh e oé diæssoh de bratiquein eid er sacremanteu ag el lézen nehué; d'en drivèd, er sacremanteu ag el lézen couh e oé diæssoh de gompreneın eit hur ré-ni, ha distèr e oé en nombr ag er ré e gompréné er péh e senefient; d'er buarvèd anfin, er sacremanteu ag el lézen couh ne rent quet er hræç él ma ra er sacremanten ag el lézen nehuë; ne hrent meit annoncein ha promettein er hræç-eé areid en amzér de zonnèt; chetu perac sant Paul en hanhue « mercheu peur hag hemb nerh eit

diverchein er pêhed, « *infirma et egena elementa.* » Gal. IV, 9.
Er sacremanten-cé e zou bet lamet dré hur Salvér, rac er pêh e annoncent hag e bromettent e zou deit de vont, hag ean en dès institutet én ou léh sacremanteu calz excellantoh eit-hai, p'en dé goir é ma bihannoh en nombr a nehai, hag é mant æssoh de bratiquein, spissoh de gomprenein, ha nerhussoh eit-hai, rac ind e seneñ hag e ra d'omb er santeleah hag er justiç.

IV. — Bermen, mar vennamb gout pêh ressonieu en dès donguet hur Salvér d'institutein er sacremanteu, ni e gavou istroh eid unan. De gûetan, hur Salvér en dès institutet er sacremanten a halamort de hoannedigneah a sperèd mab-dén. Sperèd mab-dén e zou quer goan ha quer bèr, ma ne hel quet hemb er secour ag en treu sansibl, hanåuein en treu spirituel. Aveit hui laquat de gomprenein æssob er pêh e hra é hræç én hun inean én ur fæçon cahet, er mæstr souveræn a guement tra e zou en dès vennet én é furnæz hag en é vadeleah hemb som discoein a zianvæz dré verchen spis de huélet er moliah mystérius ha santel-cé. Pe n'en dehé quat bet mab-dén ur horv, Doué, doh ma hras aveid en ælèd, eu dehéreit t'omb é hræç hemb er merchen sansibl-cé. Mæs èl m'é ma en inean joéntet doh er horv, reqnis e oé ma vehé bet mab-dén douguet dré er moyand a vercheu péré e hellér guélet, d'hanåuein en treu spirituel ha cahet.

D'en eil, sperèd mab-dén en dès ur boén vras é credein en treu péré n'en dint meit promettet tehou. Chetu perac Doué en dès vennet ag er hommancemant annoncein dré bromesseu renehuéet liès er pêh e oé é chonj gohér dehuéhatton ; hag a pe bromettié un dra a gonséquanç vras ha diæz

d'hobér, ean e joénté doh é bromesseu mercheu aral péré e oé liessan miracleu bras, aveit laquat eu dud de gredein ferm er hurioné ag er péh e
Exod. III hraté. Él-cé, pe zavaias er profet Moïs de zéhvrein é bobl a sclavaj eu Égyptiéned, Moïs hum zeñas memb a secour eu Hani en davaié; ean e greinas guet enu en doé a gouéhel idan er bouis ag er garg-cé, pé gnet en eun eu doé mar n'en dehé quet bet er bobl-cé credet er péh e zehé larét tehou a berh Doné. Hama, uezé Doué e venaas discoein er hurioné ag é bromesseu dré un uombr bras a viracleu. Doh ma hré Doué el lézeu couh, hur Salvér Jésus-Chromst en dès vennet, én ur bromettein d'omb er pardon ag bur péheden, er hræç, ha donæzoueu er Speréd-Santel, instituein merchen sansibl péré e zou él un testom, péhanı ue hel quet trompein, é vou fidel d'é bromessen.

En dairvéd ræsou aveit péhani eu dès hur Salvér iustituet er sacrementeu, e zou merchet d'omb é remédeu er Samaritæn ag en Aviél, remédeu péré e oé er figur a nehai. En dén madeleahus-cé e huellas de boulieu un déu blesset én ul laquat ivl
Luc. x, 34. ha gunn ar nehai. « *Infundens oleum et vinum.* » Er sacramanten e zou ehué remédeu aveit hun inean, remédeu péré e zou mad aveit conservein hé yehéd querclous él aveid er rantein dehi, p'hi dés er hcliet. Hag er reméden-cé e zou perpet prest aveit-hi. Dré er sacrementeu-é, él dré ur hanol, é rid ar-n-amb er vertu a hoald hur Salvér, de larét-é, é hræç. Hanni ue hel en dout moyaud erbet aral a salvedigueah. Hur Salvér, én é vadeleah hemb som, en dès vennet lezel guet é fils er sacramenteu é péré en dès laquet pé é gonzeu hag é bromesseu er vertu de rein d'omb er fréh ag é

Bassion; hag hanni ne hel hont én arvar ag ou nerh victorius mar hum chervij ag er remèden-cé guet fé ha guet devotion.

D'er huarvéd, er sacremanteu e zou bet institutet èl merchen dré béré é vé difforhet er fidèléd doh er réral. En dud, emé sant Augustin, ne vern pêh religion e hèllant, ne hellant bihuein én ur memb compagnoneah na derhel doh en éguilé, mar n'en dint quet joéntet dré ur merch sansihl henac. Hama, er sacremanteu ag el lézen nehué e chervij de gnement-cé. Ind e ziffoih er grechénion doh er ré n'en dint quet, hag ind e zou èl ul ham sacret péhani e joént er fidèléd étré-z-hai.

Ni e gav ur huemvéd ræson ag er sacremanteu ér honzeu-men e lar d'omb sant Paul: « Dré er galon é credér ell hont rantet just ha güen, mæs dré er bèg é avouéér aveit hont salvet, — *corde creditur ad justitiam, ore autem confessio fit ad salutem.* » Dré er pratiq ag er sacremanteu ni e zisco hag e avoné hur fé dirac en dud. Él-cé, én ur vonnét de recen er vâdient, ni e avoné dirac en dud é credamb é vertu en deur péhani, é sacremant-men, én ur holhein er horv, e nætta en inean a goucladur er péhéd. Rom. x, 10.

Open quement-cé, er sacremanteu e chervij, nonpas hemb quin de våguein ha de gresquat hur fé, mæs ehué d'alumein én hur haloneu en tan ag er garanté e grechénéah e zeliamb hur bout en eil aveid éguilé, rac ind e zégass chonj d'omh penaus el lod hun nès ér memb sacremanteu hun joént en eil doh éguilé én ur fæçon forh sterd, hag e hra a han-amb ol mampreu ag ur memb corv péhani en dès aveit pèn hur Salvér Jésus-Chrouist.

Anfin, ur seihvéd ræson aveit péhani en dès hur

1*

Salvér instituet er sacremanteu e zou en dobér en dès sperèd mab-dén a vout humiliet. Orgueil mab-dén en doé en douguet de zilézel en Entru Doué én ur fæçon anjulius, aveit hum rein d'en treu crouéet. Hama, dré er sacremanteu mab-dén e zou oblijet de vout sujet d'en treu sansibl aveid aboeissein de volanté Doué.

— En aviélour sant Yehan e lar d'omb penaus a pe varhuas hur Salvér Jésus-Chrouist ar er groéz aveit hur salvédigueah, ur sondard e zigueoras é gosté dré un taul lanç, ha quentéh é sortias ag er goulit-
Joan. xix, 34. cé goaid ha deur, « *et continuo exivit sanguis et aqua.* » N'en dé quet hemb ræson é sortias er goaid hag en deur-cé a gosté sacret hur Salvér, emé sant Yehan Chrysostom. Quement-cé e zou bet ur mystér quer bras ha quer caër ma ne hel quet bout diviset. Ag en nihue vamen-cé é ma bet formet en Ilis. Er grechénion e gomprenon reih-mad er péh e laran, ind péré e zon bet gânnet a nehué dré en deur ag er vâdiènt ha péré e zou mâguet dré hoaid ha dré gorv Jésus-Chrouist. Ag er vamen divin-cé é ta hur mystérien hag hur sacremanteu.

Un dén santel e laré guet anquin : « Allas ! guet a dud e ya forh pêl, e hra dispignen bras aveit guellat de glinhuéden er horv, hemb bout sur a vout soulajet ! ha ni, crechénion, ni hun nès ér sacremanten reméden sur ha certæn énep de ol clinhuédeu en inean, ha ne vennamb quet hum chervijein a nehai ! Gùr-é, abusein ag er sacremanten, on receu é goal-stad, e zou chanjem é ampouison er reméden en dés hur Salvér reit d'omb en é vadeleah aveit guellat d'hun ineanen ; en implé ag er sacremanten n'en dé pourfitabl meit p'en dé santel ; ha n'en dé santel meit p'on receuér guet

en dispositioneu jaujabl. Mæs ehué, pe dostér dehai guet en dispositioneu requis, na brasset en tresol a hræceu e receuér! guet a nerh e gavér én-hai aveit gober er mad ha péllat doh en droug! Tostamb euta liès d'er sacremanten. Er béherion e gavou én-hai er santeleah hag er justiç en dès collet dré ou féhedeu; er ré just e gavou én-hai er hræç de vout justoh ha santeltoh hoah; en ol e gavou én-hai ur vamen a vuhé hag a lehuiné.

## QUENTEL II.

*Haurietis aquas cum gaudio de fontibus Salvatoris.*

Hui e dennou guet joé en deur a fetanieu hur Salvér

Gout e hramb bremen petra-é ur sacremant, petra e senefi er sacremanten, pihue en dès-ind institnet, ha péh ræsoneu en dès douguet hur Salvér Jésus-Chrouist d'ou instituein. Ni e ya d'examinein hinihue pet sacremaut e zou, péh effédeu ou dès, ha péré-é el lodenneu requis ag er sacremanteu.

I. — Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès instituet seih sacremant, na muyoh, na bihannoh: er Honcil santel a Drant en disclérı d'omb: « Pihue-benac e lar penaus ol er sacremanteu ag el lézen nehué n'eu dint quet bet instituet dré hur Salvér Jésus-Chrouist; pé e lar penans é hès muyoh pé bihannoh eit seih, péré e zou er Vadient, er Gonfirmation, er sacrement ag en Autér, er Bénijen, en Nouien,

en Urb hag er Briédereah ; pé e lar penaus unan
Sess. VII, can. 1. ag er seih-cé n'en dé quet ur gûir sacremant, revou
miliguet. »

Ag er bommancemant heta bremen en Ilis catholiq en dès hanüet er seih sacremant-cé, ha jamæs crechén catholiq erbet n'en dé bet én arvar a guement-cé.

Bremen, mar vennamb gout perac hur Salvér Jésus-Chrouist n'en dès institüet meit seih sacremant, ni e huélou penaus, é quement-cé, Doué en dès groeit aveit rein d'omb er vuhé spirituel, er péh en dès er gustum d'hobér aveit rein d'omb buhé er horv. Hama, seih tra e zou necessær de vab-dén aveit bihnein, aveit conservein é vuhé, hag hi impléein én ur fæçon pourfitabl aveit-hon hag aveid er réral. De guetan, ean e zeli bout gannet ; d'en eil, ean e zeh cresquat ; d'en drivèd, ean e zeh reparein é nerh dré er bihnanç ; d'er buarvèd, ean e zeli bum huellat, pe chom clan ; d'er huemvèd, ean e zeli bum armein, a p'en da de vout attaquet ; d'en hnéhvèd, ean e zeh bout conduyet dré unan-benac, a p'en dé gannet hag a p'en dès cresquet ; d'er seihvèd anfin, ean e zeli pourvæein de vuhé er réral, aceliñ, mar marhue nr ré, ma vou quemèret ou léh dré er réral, aveit ma padou perpet en dud ar en doar. Hama, er seih tra-cé e zou éhué necessær aveit hur buhé spirituel : de guetan, græç Doué e zeli bout gannet én-amb ; er Vâdient e hra d'omb bout gannet d'er vuhé a hræç é Jésus-Chrouist ; d'en eil, er hræç-cé e zeli cresquat ha crihuat ; er Gonfirmation e gresqua én-amb græç Doué, hag hon brihua dré hé vertu :
Luc. XXIV, 49. En Apostolèd e oè hadéet a hondé guerço, pe laras dehai hur Salvér : « Gortelt é Jerusalem quen hon

pou recenet er vertu a ziarblué, » de larèt-é, er Sperèd-Santel. D'en drivèd, er hræç-cé e zeli reparem bé nerb dré ur mâgadur spirituel; er sacremant ag en Autér e bourvæ de guement-cé : « Me borv, emé hur Salvér, e zon ur gùr mâgadur, ha men goaid e zon ur gùr ivaj. » D'er buarvèd, er sacremant a Bénijen e rant er yehèd d'hun inean, p'en dé bet blesset dré er péhèd; d'er buemvèd, mab-dén e zeli bout armet ér momand ag er marhue énep d'en diaul péhani nezé e bra brézel d'omb mui eit jamæs; er sacremant a Nouïen e bourvæ de guement-cé. D'en huéhvèd, requis-é ma vehemb condnyet ér vnbé spirituel; er péh e hra en Urh pébani e ra d'en Ilis bngulion spiritnel. D'er seihvèd anfin, requis-é ma vou santefiet en alliancen péré e chervij de rein bugalé d'en Ilis, er péh e hra er sacremant a Briédereah. Joan. vi, 56.

Ol er sacremanteu-cé e zon bras, ha peb-unan a nehai en dès é excellanç prop; er péh ne vir quet doh er sacremant adorabl ag en Autér a vont er brassan a nebai ol, rac ma hum gav é gùrioné én-bon hur Salvér Jésus-Chrouist, mamen ag er hræç bag ag en ol madeu. Neoah, mar considéramb en nécessité a bep-unan a nebai, er sacremanteu a Vadièn hag a Bénijen e zon er ré necessæran; mar considéramb en dinité, er sacremanteu a Confirmation hag a Urh e zou er ré dignan, p'en dé gùr n'en dès meit en Escobèd hag e hel on rein; mar considéramb en æzemant, en æssan de receu e zou er sacremant a Nouïen, p'en dé gùr é pardon er péheden hemb oblijein d'hobér œvreu a bénijen; anfin, mar considéramb er péh e senefiant, er sacremant a Briédereah e zon en hani brassan, rac ma senefi ha ma tiscoa union hur Salvér Jésus-Chrouist guet en Ilis.

Er sacremant a Vadiènt hag er sacremant a Bénijen e zou hanhuet sacremanteu er ré varhue, rac ind e rant er vuhé a hræç d'er ré marhue, d'er ré e zou ér stad a béhèd marhuel. Ol er sacremanteu aral e zou hanhuet sacremanteu er ré bihue, rac red-é bout ér stad a hræç Doné aveid ou recen : Èl-cé ur péhèd bras e vehé recen er Gonfirmation, er Sacremant ag en Antér, en Nouïen, en Urh hag er Briédereah, pe vér ér stad a béhèd marhuel.

II. — *Péh effèdeu e hra er sacremanteu én inean?*

En effèd principal péhani e zou quemun étré ol er sacremanteu, e gonsist é rein d'er ré ou receu græceu a zeu sort : Er guetan e zou hanhuet er hræç péhani hur santefi ; en eil e zou hanhuet er hræç ag er sacremant. Er hræç péhani hur santefi e zou un donæzon e ra Doué d'omb dré er moyand ag er sacremanteu, donæzon péhani e chom én inean, er péh e hra hi hanhuein græç habituel. Hi e santefi en inean hag hi groa guèn, bràu hag agréabl de Zoué péhani hi hemér aveid é

Hebr. XIX, 14. groaidur. « Jésus-Chronist, emé sant Paul, en dès hum offret ean-memb de Zoué, dré er Sperèd-Santel, èl un hosti pur, hag e nætta hun inean ag en œvreu a béhèd, aveit hul laquat ér stad de chervijein en Doué ol buissant. » Er hræç-cé e bra ag en inean ur mampr bihue a gorv mystérius hur Salvér, ha dré hé moyand ol en œvreu e hrér e vérit er vuhé éternel : Hag èl-cé, en hani en dès er bonneur de vihuein ér stad ag er hræç-cé, en dès

Rom. VIII, 17. droèd d'en héritaj ag er vuhé éternel : « Mar d'omb bugalé Doué, emé sant Paul, ni e zou é héritérion : héritérion de Zoué, rac m'en dès hur hemérel aveid é vugalé ; hag héritérion guet Jésus-Chronist, rac ma omb é vredér. »

Er hræç ag er sacremant e zou un donæzon ag er momand e ra Doué d'omb : hi e zou quêntoh un inspiratiou, ur secour e laqua er Sperêd-Santel én ineau aveit gobér er mad. Hanhuet-é græç ag er sacremant, rac peb-unan ag er sacremanteu, é particuliér, e ra é hræç prop péhani é gonsist én ur secour, én un nerh spécial a chonjeu mad, a lusquemanteu a ziaharh aveid arrihuein ér fin aveit péhani é ma bet institUet peb sacremant. El-cé, dré exampl, er hræç ag er sacremant a Vadéent e gonsist én ur secour spécial e ra d'omb er sacremant-men aveit commancein ur vuhé é gùrioné crechén, hag hur preparein de receu er sacremanteu aral ; er hræç ag er sacremant a Confirmation e gonsist én ur certæn nerh péhani hun doug d'avouéein hur fé guet ur vaillantis hag un hardéhùéd santel, ha de vout eurus ha fier de vout serviterion fidel de Jésus-Chrouist. Hag él-cé, aveid er sacremanteu aral, él m'er guéléemb deluéhattoh.

Mæs open en neu sort græç-cé e ra d'omb er sacremanteu, er Vadéent, er Confirmation hag en Urh on dès hoah un efféd aral péhani e gonsist é tonguein ur haractoér é ineau en hani en receu. Er haractoér-cé e zou ur merch, ur siel spirituel péhani e zou scrihuet quen dôn én ineau ma ne hel quet bout collet na diverchet de virhuiquin ; hag él ma ne hel quet hont diverchet, ne bellér quet ehué er receu istroh eid ur huéh. Ag er haractoér-cé é conz d'omb sant Paul, pe lar d'omb « en dès Doué hur honsacret hag hur merchet dré é siel, hag en dès laqueit én hur haloneu en arrès ag er Sperêd-Santel, — *unxit nos Deus, qui et signavit nos, et dedit pignus Spiritus in cordibus nostris.* » II Cor. 1, 22.

Er haractoér-cé en dès den efféd : de guetan, ean

e ra d'omb er gopaptèd de receu pé de hohér certæn treu ér religion a grechénéah ; d'en eil, ean e zifforh doh er réral ol er ré en dès-ean receuet. Èl-cé er haractoér e receuér ér Vàdient bur groa capabl de recen er sacremanten aral, hag hun difforh doh en infidèlèd hag er hayannèd. Dré er haractoér ag er Gonfirmation, ni e zon armet aveit bout soudardèd de Jésus-Chrouist, aveit glorifiein ha dihuen é Hanhue santel, aveit combattal énep d'anemisèd hur salvédigueah, hag ean hun difforh doh er ré n'en dint meit bàdèet hag e zou èl-cé èl hugalé péré e za a vout gannet « *modo geniti infantes*. » Anfin er haractoér e recenér dré er sacremant a Urh e ra er bouvoér de rein er sacremanteu aral, hag e zifforh er ré en dès er recenet doh ol er fidèlèd aral.

III. — *Péré-é el lodenneu requis ag er sacremanteu?*

Bout e zou pedair loden requis ér sacremanteu : er guetan e zou en *danné* ag er sacremant, danné péhani e gompren en tren pé er mercheu sansibl ordrénet dré Jésus-Chrouist aveit peb sacremant, èl en deur ér Vàdient ; er oléau sacret ér Gonfirmation ; er bara hag er gùin ér sacremant ag en Autér.

En eil loden e zou er *fæçon* ag er sacremanteu, fæçon péhani e gompren er honzeu en dès hur Salvér Jésus-Chrouist ordrénet larèt ér memb momand ma impléér en danné, dré exampl, aveid, er Vàdient, er honzeu-men : « Mé ha vàdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel, » ér momand ma taulér en deur ar pèn en hani e vàdéér.

En dairvèd loden requis aveid er sacremant e zon

en *intantion* de rein er sacremant, pe aheel d'hobér er péh e hra en Ils, a pe ra er sacremanteu.

Er bedairvèd e zou er ministr péhani e gonsist aveid en hani e ra er sacremant dob en dont en antorité hag er honvoér d'er rein.

Aveid er péh e sel er ministr ag er sacremanten, ni e zeli gout penaus Jésus-Chrouist, péhani en dès ind instituet, en dès choèjet nonpas en æléd, mæs certæn tud ag er bed-men aveid derhel é léh: er ministred choéjet-cé e ra er sacremanteu nonpas èn on hanhue prop, mæs é hanhue Jésus-Chrouist péhani, èl béleg principal ha souverèn, e ra er sacremanten dré zorn é vinistréd. Qnement-cé e verch d'omb sant Paul, pe lar: « Mé-é en dès I Cor. III, 7.
plantet, Apollo en dès arronset, mæs Doué-é e laqua en treu de bonrfiteïn. En hani e blant hag en hani e arrons n'en dint nitra; mæs Doué e zou tout, bag ean-é e ra ou hresquanç d'eu treu. » Aveid en efféden ag er sacremanten enta, ne vern quet mar dé parfæt pé dibarfæt er ministr, adal ma impléou en danné hag er bonzeu necessær aveid er sacremanteu guet en intantion d'hobér er péh e hra en Ils, er sacremanten ou dès ou efféd hag ind e zou mad. Chetu perac sant Angustin e lar d'omb: « Judas en doé bâdéet, ha ne oé quet bet renehuéet er vadient-cé arlerh Judas; sant Yahan-er-Bâdéour en doé bâdéet, hag er vâdient-cé e oé bet renehuéet arlerh sant Yahan. Perac quement-cé? Rac, emé sant Augustin, er vâdient reit dré Judas e oé bâdient Jésus-Chrouist péhani e vâdée dré zorn Judas; hag er vadient reit dré sant Yahan ne oé quet bâdient Jésus-Chrouist, mæs hani sant Yahan. Él-cé n'en dé quet Judas e laquamb é raug sant Yahan; mæs bâdient Jésus-Chrouist, memb p'en

dé reit dré Judas, ni el laqua é rang hàdiènt sant Yahan, memb p'en dé reit dré zorn sant Yahan ean-memb. »

Er puar zra requis enta aveid er sacremant e zou en *danné*, en *fæçon*, en *intantion* hag er *Ministr*; hag hanni n'en dès droèd de chanjein nitra é quement-cé.

Mæs open el lodenneu-cé péré e zou absolumant necessær aveit rein er sacremant, en ilis e implé hoah cérémonien aral péré n'en dint quet necessær de vertu er sacremant; neoah hemb necessité, ne hellant quet bont lausquet a costé hemb péhèd. Rac er santeleah ag er mystérien sacret e hum ma veint trettet guet ur certæn lid, guet inour ha respet. Hag open, er cérémonien santel-cé e zìscoa gùel en effèden a bep sacremant, hag en laqua dônnoh én hur sperèd. Anfin, ind e zoug er ré ou gùél de seuel ou sperèd betag en treu divin, hag e gresqua er fé hag er garanté én on halon.

— En ampeleur Juhan èn abostat, miguènd vlai gondé en dont recenet er Vâdient hag er Gonfirmation, e renoncias d'er fé a grechéneah hag e retornas d'er hayannaj. Mæs él ma honyé penaus en neu sacremant en doé receuet en doé merchet pel-hanan é garactoër én é inean, ean e vennas diverchein en neu garactoër-cé. Ean e offré enta d'é faus douéèd lonnèd é sacrifiç, hag e laqué on goaid de zivér ar nehou; ean hum frotté guet er goaid-cé, hag e holhé é zeourn én-hou, ha dré-zé ean e chonjé é vehé het deit de hen a ziverchein en neu garactoër en doé receuet. Dén fol ha disqüéntet! ne honyé quet penaus er merchen spiritüel-cé ne hellant bont diverchet na dré hèbèd, na dré infamité, na dré stanç en ihuern, na dré houvoér en diaul. Ind e

chomou épad en éternité stâguet doh-t-hon, ind e demalou dehou é zesertereah ag er fé, e grïou vanjanç énep dehou, er goalhou a véh, a zisinour, a zisanspoér; hag a pe sàuou, é dé er jujemant, a visq er ré varhue, ean e sàuou guet er haractoér a grechén, ean hum huélou, ean hum hanàuou soudard de Jésus-Chrouist, hag en neu garactoér-cé ne hreint meit rantein é jujemant crioh ha rustoh. — Hni e hnès ol receuet er haractoér ag er Vâdiènt; maleur d'oh mar ne vihuet quet èl gùir grechénon! rac, emé sant Thomas, èl ma vou er haractoér-cé aveid er sænt, én nean, ur merch ag un inour hrassoh, én ur ziscoein penaus ou dès joeisset ar en doar ag ol er maden ag er sacremanten, èl-cé ehné ean e vou aveid er ré dannet ur merch ag un disinour, ag ur méh, ag ur souffranç hrassoh, én ur ziscoein penaus é mant het ingrat aveid er madeu spirituel ou dès receuet dré er sacremanten. Dalhamb chonj enta ag er merchen hun nès én hun inean, ha bihuamb èl gùir vugalé ha gùir soudardèd de Jésus-Chrouist.



## AR ER SACREMANTEU É PARTICULIÉR.

### QUENTEL III.

#### AG ER SACREMANT A VADIÈNT.

Exech. xxxvi, 25.

*Effundam super vos aquam mundam, et mundabimini ab omnibus inquinamentis vestris.*

Me scuillou ar-n-oh un deur pur, ha hui e vou golhet a ol couciadur er péhéd

Ni e zelt bermen examinein peb-unan ag er sacremanten é particuliér, ha ni e gommançon dré er Vàdiènt péhani e zou en nor ag er vuhé spirituel. P'hun nès recenet er sacrement a Vàdiènt, ne oemb quet ér stad de gomprenein é vertu; ni e zelt enta ahoel hinihue hanàuein reih-mad er péh e sel er sacrement-men, aveit ma hnélehemb er græceu bras en dès reit Doué d'omb hag en devérien de béré hun nès hun obliget, p'hun nès er receuet. Hag open, ni e hel hum gavouèt ni-memb én obligation de rein er Vàdiènt, dré exampl, p'en dès nécessité; red-é enta gout petra-zou requis aveit hadéein;

Ni e examinou hinihue petra-é er Vàdiènt, mar dé necessær er Vàdiènt, ha petra-zou red gobér aveit bàdéein.

I. — *Petra-é er Vâdiênt?*

Hur batechim e lar d'omh penaus er Vâdiênt e zou ur sacremant e effaç er péhed orignel, hag hur groa crechénion, hugalé de Zoué ha d'en Ilis. Quement-cé e zou gùir ; mæs ne lar quet erhoalh. Er hatechim a Rom e isplig guel en natur ag er Vâdiênt én ul larét : Er Vâdiênt e zou ur sacremant en dès hur Salvér Jésus-Chronist institúet aveit hur ganneîn a nehué én dour dré er gonz.

Er guir hâdiênt e seneñ golhadur. Er Vâdiênt én effèd e gousist é holhein a zianvæz corv mab-dén dré en deur, én ul larét hur honzen ordrénet dré hur Salvér Jésus-Chronist péham hur gan a nehué. Dré hun natur ni e zischen a Adam, ha ni e zon gannet hugalé a golér ; ha dré er Vâdiênt ni e za de vont é Jésus-Chronist bugalé a viséricord, « rac Doué, emé sant Yahan, en dès reit de ol en dud péré e grèd én é Hanhue er bonvoér de zonnèt de vout bugalé de Zoué : n'en dint quet gannet ag er goaid nag ag er hicg, na dré volanté mab-dén, mæs ind e zou gannet a Zoué. » Joan. I, 12-13.

Er sacremant-men e zou bet institúet dré hur Salvér Jésus-Chronist, ér momand ma vennas bout can-memb bâdéet dré sant Yehan-er-Bâdéour. Hur Salvér, péham e zou er santeleah memb, n'en doé quet dohér a vout næteit é façon erhet ; mæs ean e vennas dré é vampreu sacret purifiein en deur, ha laquat én-hou er vertu de nættat en inean ag er péhed. Neoah er sacremant a Vâdiênt ne oé bet ordrénet dré hur Salvér meit goudé é résurrection, pe zavaias é apostolèd ér pnar horn ag er bed « aveid instrujein ol er hoblen ag en doar hag ou bâddein é hanhue en Tad, hag er Mah, hag er Sperèd-Santel. » Matth. XXVIII, 18.

Er Vadiènt e zou er hetan sacremant, rac m'é ma en nor ag er vuhé spirituel; hag en hani n'en dé quet bet bâdéet, ne hel quet receu er sacremanteu aral péré e zou bet institnet aveid er grechénion hemb quin. Hama, pihue-benac n'en dé quet bet bâdéet n'en dé quet crechén. Chetu perac er Vadiènt e zou er hetan sacremant. Èl m'é ma er hannedigueah er hommancemant ag er vuhé revé en natur, hag èl en n'emb n'en dé quet gannet n'en dé quet capabl de receu er madeu, na d'hobér en œvreu ag er vuhé-men; èl-cé ehué er Vadiènt e zou er hommancement ag er vubé spirituel, hag en hani n'en dé quet bet bâdéet ne hel quet recen er sacremanteu nag er maden spirituel aral.

II. — *Hà necessœr-é er Vadiènt aveid er salvedigueah?*

A houdé m'é ma het ordrénet er sacremant a Vadiènt dré hur Salvér Jésus-Chrouist, ne hellér quet bout salvet hemb recen er sacrement-men péhani hemb quin e zou bet instituet aveit hur gannein a nehué: hur Salvér Jésus-Chrouist en assur d'omb: « Pihue-benac ne vou quet bet gannet a nehué dré en deur ha dré er Speréd-Santel, ne
Joan. III, 5. hel quet antréein é ranteleah Doné, — *nisi quis renatus fuerit ex aquâ et Spiritu Sancto, non potest introire in regnum Dei.* »

Neoah, bout e zon dihue occasion é péré é hellér bout salvet hemb receu er sacremant a Vadiènt. En doctoréd ag en Ilis e hanüu én effed tri sort bâdiènt, er Vadiènt dré en deur, er vadiènt dré er goaid, hag er vâdiènt a zesir. Er vâdiènt dré en deur e zou ur sacremant a héhani é conzamb bremen; er vâdiènt dré er goaid en hum hroa pe

andur bugalé pé tud vras er marhne aveid er Fé, quênt m'ou dès guellet bout bâdéet. Nezé ind e vé bâdéet én on goaid, doh er scùillein aveit Jésus-Chrouist. « Hanni n'en dès brassoh caranté, emé Joan. xv, 13.
hur Salvér, eid en hani e ra é vuhé aveid é amièd. » Hama, er martir e ra é vuhé aveit Jésus-Chrouist. « Pihue-benac, emé sant Augustin, e varhue aveit rantein testoni de Jésus-Chrouist,, e recen, dré er marhne-cé, er remission ag é béheden, querclons èl pe vehé bet golhet dré en deur sacret ag er Vâdiènt. Rac en Hani en dès laret : « Pihue-benac ne vou quet bet gannet a nehué dré en deur ha dré er Sperèd-Santel ne hel quet antréein é ranteleah Doué, » en dès groeit un difforh p'en dès laret er honzen-men guet quement a nerh : « Pihue-benac en don m'avouéet dirac en dud, Mab Doué en avouéou ebué dirac ælèd èn Entru Doué. — *Quicumque con-* Luc. XII, 8.
*fessus fuerit me coram hominibus, et Filius hominis confitebitur illum coram angelis Dei.* » Hag én ul léb aral : « Pihue-benac en dou collet é vuhé a balamort t'eign, hi havou a nehué. — *Qui perdiderit* Matth. x, 39.
*animam suam propter me, inveniet eam.* » Hag èl-cé dré er martyr é cavonér er memh græç e receuér dré er sacremant a Vâdiènt péhani en dès er vertu de rein er pardon ag er péhedeu. Ag er sort bâdiènt-cé é conzé hur Salvér pe huannadé guet quement a hirreah arlerh er marbne ag er groéz : « Me mès Luc XII, 50.
de vont bâdéet dré ur vâdiènt, emé hur Salvér, ha péguement é on presset que n'em hou er receuet ! »

Ni e gav istroh eid un exampl ag er sort bâdiènt-cé : èl-cé en Ilis e inonr él martiréd ol er sænt Innoçandéd péré e oé bet lahet dré er roné Hérod guet caz doh Jésus-Chrouist ha doh er fé a grechéneah. Er vugalé-cé e zou het bâdéet én ou

goaid. Aveid er péh e sel er ré vras, ni e gav ol er
ré péré n'ou doé quet guellet receu er sacremant a
Vâdiênt é raug andur er martiue aveit dihuên ej
lézen a grechénéah : Èl-cé el lair mad péhani e
banûnas hag e avouéas hur Salvér ar er groéz, hag
e véritas èl-cé clenèt er honzeu consolant-men :
Luc. XXIII, 43. « Ê guirioné, hinihue memb hui e vou guet-n-eign
er baraouis ; » èl-cé, santès Èmerance, en hantér-
band filosof convertisset dré santès Cathelin, hag
un nombr bras aral péré e zou inouret èl sænt dré
Apoc. VII, 14. en Ilis. Ag er ré-zé é lar sant Yahan : « Cletu er
ré en dès tremenet dré un trebil bras ; ind ou dès
golhet ou saïeu hag ou güenneit é goaid en Oén. »
Er Vâdiênt a zesir e sel ol en dud vras péré e
goaz en hatechim de vout bâdéet : mar da d'unan
benac a nebai merhuel bemb en dout guellet
receu er sacremant a Vâdiênt revé é zesir, én ur
hobér un act a garanté doh Doué, pé un act a
gontrition parfet, guet en desir de recen er
sacremant-men quentéh èl ma hellou, ean e hel
bout salvet; rac nezé en desir hag en tan ag er
garanté e laqua er Sperèd-Santel én é galon e bra
én-hon er memb effèd e hrehé er sacremant dré
vertu péhani e recuehé er pardon ag é béhedeu.
Ag er sort bâdiênt-cé é conzé er profet Isaï, pe
Isaï. IV, 4. laré : « Douée bolhou er merhèd a Sion a goueiadur
er péhéd, hag e holhou er goaid e zou é creis
Jérusalem dré er sperèd a jujemant ha dré er sperèd
a dan. » A nehou ehué é seblant conzein bur
Joan. III, 5. Salvér, pe lar : « Pihue-benac ne vou quet bet
gannet a nehué dré en deur ha *dré er Sperèd-Santel*
ne hel quet antréein é ranteleah Doué. » Ni e gav
ebué istroh eid un exampl ag er sort bâdiênt-men
é buhéien er sænt. Sant Ambrois e lar, én ur gonz

ag en ampeleur Valentinien pèhani e varhuas ér momand ma hum zisposé de receu er Vâdiènt : « Jésus-Chrouist en dès-ean bâdéet, rac n'en dès chet, revè é zesir, guellet cavouèt hanni d'er bâdéin. » Sant Philémon en hum instrujé aveit receu er Vâdiènt, pe oé bet stleget dirac tribunâl er bayannèd, hag inou ean e zihennas er fé guet un hardèhtèd admirabl é presanç un anfin a dud. En tyrand e laras dehou : « Perac en hum hlorifiés-té a vout erechén, p'en dé gur n'en d'ous quet bet hoah bâdéet ? — Me hou trugarèqua, emé sant Philémon, d'hou pout dégasset chonj t'eign ag er Vâdiènt ! » Er sant hum zistroas nezé devad er bobl, hag e honlennas mar hum gavé unan-benac courajus erhoalh ett disprisein en tourmanten ha donnèt d'er bâdéein ? « Déet aben-caër, mé er honjur ? » Él ma n'hum bresanté quet hanni, sant Philémon e hras er beden berhuidant-men de Zoué : « O Salvér, ô Jésus-Chrouist me redamptonr, n'em abandonnet quet. Davaiet t'eign amen ur bélég ha deur d'em bâdéein ? » Quentéh dirac er bobl é apparissas a drès é bèn ur gogussen ligernus pèhani en hum chanjas é deur hag er golhas pen-d'er-ben. Hag él-cé, dré ur miracl, Doué en doé vennet discoein, guet en deur sansibl-cé, en efféd en doé er Sperèd-Santel, dré er vâdièut-cé a zesir, groett é inean Philémon doh hi golhein ag ol hé féheden.

Mæs mar guel er vâdièut dré er goaid hag er vâdiènt a zesir derhel léh er sacremant pe n'en dé quet possibl er receu, n'en dès neoah meit ur sacremant a Vâdiènt, « *unum Baptisma* ; » er vâdiènt dré en deur, hennèh hemp quin e zou er sacremant. Er martyr anduret aveid er fé, hag en desir berhuidant ag er vâdiènt n'en dint quet

sacremanteu péré e ra er hræç a nehai ou hunan; ind e zou hanhuet bâdiènt, rac, pe ne bellér quet recen er sacremant a Vâdiènt dré en deur, ind e zalh é léh, hag ou dès èl-cé er memb efféd guet er
1 Joan. V 8. sacremant. Chetu perac sant Yahan e lar : « Bont e zou tri zra hag e rant testoni ar en doar : er sperèd, en deur hag er goaid, hag en tri zra-cé n'en dint meit unan. »

III. *Petra e zou red gobér eit bâdéein?*

Red-é turul deur ar pèn en bani e vâdéér, én ul larèt er honzen-men : « Mé ba vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel, » guet intantion d'hobér er péh e bra en Ilis én ur vâdéein.

*Red-é turul deur.* — En deur e zou en danné ag er vâdiènt : « Pihne-benac ne von quet bet gannet a nehué dré en deur, » e lar d'omb hur Salvér. Èl m'é ma er sacremant a Vâdiènt necessær a grén aveid er salvedigueah, hur Salvér Jésus-Chronist en dès choéjet eit danné a nehou en deur péhani en bum gav é peb léh. P'en dehé bet hur Salvér choéjet un danné précriussoh, er ré peur n'en dehé quet er havouèt d'ou æzemant, hag èl-cé ind e vehé bet én danjér d'hum gol. Open, èl m'en dès en deur aveid efféd de holhein a zianvæz, Jésus-Chronist en dès-ean choéjet aveit discoein d'omb, én ur fæçon sansibl, en nerh ag er sacremant-men péhani hur golh a ziabarh én ur burat en inean a gouciadur er péhèd; hag ehué, èl m'é ma en deur necessær de vubé mab-dén, p'en dé gùr ne hel quet na bihuein na cresquein hemb-z-hou, Jésus-Chronist en dès-ean choéjet aveit rein d'omb, ér vâdiènt, er bommancemant ag er vuhé spirituel. Anfin, èl ma refresqua en deur er horv, èl-cé ehué er vâdiènt e

zistan hur goal-inclinationeu ; hag èl ma vé trézet forh æz en deur dré er splandér, èl-cé ebné en inean e recen dré en deur ag er vâdièn̈t er sclærdér ag er fé hag ag er hræç. Chetu perac er vâdièn̈t e oé hanhuet gùéharal ur sacremant a sclærdér.

Èl-cé enta red-é turul deur. Péh sort deur ? Mæs deur ag er punç pé deur ag er fetæn, deur ag er stær pé deur ag er mor, deur glàn pé deur éérh, deur douç pé deur sal, deur yein pé deur tuém : adal ma vou deur naturel, ean e zou mad de vont en danné ag er vâdièn̈t. Me lar deur naturel, ha nonpas deur groeit dré art, él deur ros, deur a Gologn.

Un dé, un escob a Franç e yé d'hum acquittein ag é garg, p'en das ur gouh voès d'hum daoul doh é dreid, hag hi e laras dehou : « O me mab, nag eurusset on-mé d'hou cùélèt escob ! mé-é en dès hou pâdéet, me mès chonj erhoalh em hoé impléet aveit hou pâdéein deur en ræléd. » En Escob en hum dronblas é clenèt er honzeu-cé, ha ræson en doé. Ean e retornas quentéh d'é halæs ; ean e hras galhuein er gouh voès-cé, ha goudé en dout hi interrojet guet er brassan sourci, ean e hanàuas penaus, a balamort de zihouiegneah er voès-cé péhani n'en doé quet impléet deur naturel aveit bâdéein, ne oé quet bet bâdéet. Ean e oé bet enta oblijet d'hobér er bâdéein, er honfirmein, de recen a nehué, ag en tonsur betag en urh a véleg, d'hobér er honsacrein escob, hag ehué de rein a nehué ol en urheu en doé reit d'er réral. Hui e hnél dré-zé guet a zomaj spirituel e bel donnèt a zihouiegueah ur voès !

Èl-cé red-é turel deur naturel ar pèn en hani e vâdéér. — Ya, ar er pèn, pe hellér cavouèt er pèn ;

ar en dorn, ar er vréh pé ar en treid pe ne hellér quet cavouét er pèn; rac p'en dès danjér aveit buhé er hroaidur, red-é turul en deur ar er mampr e hellér cavouét, ên ul larèt er honzeu-men : « Mé ha vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. » Nezé goudé m'é ma gannet, mar continu er memb danjér a varhue, red-é turul deur ar er pèn ên ul larèt : « Mar n'en dous quet bâdéet, mé ha vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel, » rac n'en dé quet sur é vé recenet er vâdient pe vé tanlet en deur ar unan-benac ag er mampreu aral.

Él-cé red-é turul deur naturel ar pèn en hani e vâdéér, ên ul larèt : « Mé ha vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. » Hur Salvér Jésus-Chrouist ean-memb en dès ordrénet, aveit bâdéein, impléein er honzeu-cé, p'en dès laret Matth. xxviii, 18. d'é Apostolèd : « Quérhet, instrujet ol er boblen ag en doar, ha bâdéet-ind é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. » N'en dé quet jamæs permettet lezel a costé, pé chanjein unan-benac ag er honzeu-cé, nag ehué larèt open, rac pe vehé chanjet er honzeu-cé, ne vehé quet a vâdient. Malleurusement cavein e hrér, pe vé examinet erhat en tren, penans, é misq en nombr bras a vugalé péré e vé casset d'en ilis goudé m'é mant bet bâdéet én ty dré nécessité, é hès ré péré n'en dint quet bet bâdéet mad, rac ma hès het chanjet un dra benac ér honzeu e zelhér impléein aveit bâdéein. Él-cé, cavet e zou bet ur vès péhani en dès bâdéet durant pél-amzér, ên ul larèt hemb quin : « É hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel, » ha ne laré guet é raug er honzeu-cé er ré-men : « Mé ha vâdé. » Un aral e laré mad :

Mé ha vâdé é hanhue en Tad hag er Mab, » mæs nezé hi e laré : « ha dré hræç er Sperèd-Santel, » hag èl-cé er vâdiènt ne oé quet mad, p'en dé gùir ne hedé quet en drivéd Person ag en Drindèd. Èl-cé enta, red-é turul deur ar pèn en hani e vâdéér én ul larèt : « Mé ha vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Speréd-Santel. Amen. »

Guet en intantion d'hohér er péh e hra en Ilis én ur vâdéein, de larèt-é, red-é ma en don en hani e danl en deur hag e lar er honzeu : « Mé ha vâdé... » en intantion de rein er sacremant, en hani en dès hur Salvér Jésus-Chrouist instituet, hag e ra en Ilis a pe vâdé. En hani enta e daulehé en deur ar er pén hag e larehé er honzeu aveit hoari, pé aveit golhein ul lon, hum rantehé cablus a béhèd marhuel, mæs ne vehé quet a sacremant.

Un dé, Deuthèr, arhescob hnguenaud a Gonstantinopl, e vennas, aveit hâdéein ur payan hanhuet Barla, chanjein er honzeu ordrénet dré hur Salvér aveid er sacremant-men, hag é léh larèt : Mé ha vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel, ean e vennas larèt : « Mé ha vâdé é hanhue en Tad aveid er Mab ér Sperèd-Santel ; » mæs ér momand ma laré er honzeu-men : « aveid er Mab, » en deur en doé én é groguéen e zisparissas quentéh querclous èl en deur e oé ér funç a vâdiént é péhani ne chomas quet memb nn dapen. Doué ne vennas qnet ma en dehé chervijet en deur-cé aveid ur fæçon sacriléj de vâdéein. Én ur huélèt quement-cé, Barla e yas qùit hag e laras de guement dén e gavé ar é hènt, er péh e oé arrihuet guet-hon én ur fæçon quen drès-ordinær.

Un hngnenaud aral, péhani e vennas impléein er memb fæçon de vâdéein, e zas de vout mud én un

tanl, hag él-cé ne hellas quet larèt é gonzeu saerilej. Doué e zisq d'omb dré-zé é ven ma vou impléet conzeu memb bur Salvér Jésus-Chrouist : « Mé ha vâdé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. »

---

## QUENTEL IV.

### A VINISTR ER VADIÈNT.

Joan. 1, 33. *Super quem videris Spiritum descendentem et manentem super eum, hic est qui baptizat in Spiritu Sancto.*

En hani ar béhani é huéléèh er Sperèd-Santel é tischen hag e chomein, henneh-é e vâdé ér Sperèd-Santel.

Ni hun nès laret petra-é er vâdiènt, péh quen necessær-é, ha petra e zon red gobér aveit bâdéein. Ni e huélou hinihue pihue e hel bâdéein, ha pihue e zeli bout bâdéet.

I. — *Pihue e hel bâdéein?*

Hur hatechism el lar d'omb : er bélég hemb quin mar n'en dès nécessité; mæs p'en dès nécessité, peb-unan e hel bâdéein.

P'en dès nécessité, pihue-benac en dès é ræson, ne vern pé goas pé moès, pé bras pé bihan, pé crechén pé payan, catholiq pé huguenaud, e hel bâdéein. En Ilis en ansaign d'omb : « P'en dès nécessité, n'en dé quet hemb quin er vêlean nag en diacrèd e hel bâdéein, mæs memb er ré n'en dint quet ér stad a gloéreguéah, er groagué, ha memb

Decret. ad Armen.

er bayannèd hag en huguenandèd, adal ma implêeint en danné hag er fæçon ordrénet dré en Ilis, ha m'on dou en intantion d'hobér er péh e hra en Ilis. »

Er ræson aveit péhani er vâdient e zon mad ne vern dré béh dorn é vé reit, e zon rac hur Salvér Jésus-Chrouist e zou er ministr principal péhani e ra er vâdient, revé er honzeu-men e lar d'omb sant Yahan : « En hani ar béhani é huéléèh er Sperèd-Santel é tiscuen hag é chomein, de larèt-e Jésus-Chrouist, henneh-é e vâdé ér Sperèd-Santel. » Sant Thomas e lar d'omh : « Miséricord en Hani e ven ma von salvet ol en dud, e houlen ma vou guellet cavouèt guet æzemant er remèd a béhani é hès dobér, p'en dé question ag en tren necessær avead er salvedigueah. Hama, ag en ol sacremanteu, en hani necessæran e zou er vâdient, de larèt-é er hannedigueah a nehné péhani e ra de vab-dén er vuhé spiritnel ; rac ne hellér quet reiu secour erhet quin d'er vugalé, hag er ré vras n'ou dès ehué meit er vâdient eid ou dout er rémission antiér ag er péhèd hag ag er boén e zou deliet dehou. Eit ma ne vou quet enta forhet mab-dén ag ur remèd quen necessær, Jésus-Chrouist en dès choéjet eid er vâdient un danné cumun, en deur e hel bout cavet é peh léh, hag ean en dès vennet ma en dehé guellet peb-unan hâdéein, guet eun n'en dehé mab-dén manquet é salvedigueah dré ma n'en dehé quet guellet receu er vâdient. » Mæs mar n'en dès chet nécessité, er vâdient e zeli bout groeit én ilis guet er cérémonieu ordinær dré en hani en dès pouvoér aveit quement-cé : pouvoér péhani dré volanté Jésus-Chrouist hag hani en Ilis e zou reit d'en escobèd ha d'er vêlean, pe receuant

Joan. I, 33

er sacremant a urb; hag èl m'en dès en ordrénet drès peb tra bnn mam santel en Ilis, er bonvoér-cé e apparchant d'er person ag er barrœs, hemb permission péhani béleg erbet n'en dès droèd de rein er vâdièn guet solannité.

Memb a p'en dès nécessité, er respet e zon deliet d'er sacremant e houlen ma vou héliet ur certæn reinc aveit rein er vâdièn, attàu mar dé possibl er gobér. Èl-cé, mar dé er person ag er barrœs presant, er vâdièn ne zeli qnet bont groeit dré ur béleg simpl, na dré un diacr, na dré ur hloërêg aral; p'en dès un diacr presant, er vâdièn ne zeli quet bont groeit dré ur hloërêg simpl; p'en dès ur hloërég presant, er vâdièn ne zeli quet bont groeit dré un aral péhani n'en dé quet ér stad a gloëregueab; p'en dés ur goas presant, ean-é e zeli bâ-

I Cor. xi, 3. déein ba nonpas ur voès, rac « er goas e zon pèn er voès; » mæs neoah, mar gonér gùel ur voès bâdéein, rac m'hi dès er pratiq a guement-cé, hi-é e zeli bâdéein nag é vebé ur goas presant, eit ma von surroh er vâdièn a vont groeit mad. Anfin, p'en dès ur brechén presant, er vâdièn ne zeli quet bout groeit dré un buguenaud pé dré ur payan.

Deustou m'é ma mad er vâdièn reit dré un huguenaud, adal ma hrei aveit bâdéein er péh e zon ordrénet dré hur Salvér Jésus-Chrouist, neoah, pe n'en dès chet nécessité, red-é monnèt de gavouèt ministrèd catholiq Ni e zeli trugairéquat Doué d'en dout permettet ma vehemb bet gannet én ur vro catholiq; rac bout e zou broieu é péré er grechénion catholiq en dès de zoujein aveid ou bugalé. Én ur guér ag er Flandr, é Anvers, ur hroaidur e oé bet gannet ag un tad buguenaud hag ag ur vam catholiq En tad e venné er hass de vâdéein d'er

ministr huguenaud, er vam e vennê é contrel er hass d'er bélég catholiq. Èl ne bellé quet laqat é voès de bléguein, en dén-cé e vennas hi zrompein. Un dé enta, durant ma oé cousquet é voès, ean e guemér er hroaidur én é gavel hag e rid guet-hou de dy er ministr huguenaud. Er ministr e gommang er cérémonieu ag er vâdient; mæs pe ven turul en deur, ean e remerq é ma marhue er hroaidur. « Perac, em'eau d'en tad, e hoès-hui dégasset d'eign ur hroaidur marhue de vâdéem? — Ean é oé læn a vuhé n'en dès hoah meit ur momand, » e rescondas en tad; é huélèt é valeur, ean e retornas quentéh d'er guér guet er hroaidur marhuecé, hag el laqas a nehué én é gavel hemb gont d'é voès péhani e oé attàu cousquet. Ur momand goudé, en tad e houlennas guet é voès mar oé yah er hroaidur? — « Yah-é, emé er voès péhani ne houyé quet er péh en doé groeit hé dén, ha hinthue memb m'er hassou de'vâdéein d'er bélég catholiq! — Hama, emé en tad, mar dé é gùrioné yah er hroaidur, me zou coutant ma vou bâdéet dré ur bélég catholiq. » Er vam e guemér quentéh er hroaidur ag é gavel, bag er hav læn a vuhé, fresq ha joéius. Pe huélas un dra quer souéhus, en tad ne hras quet hemb quin bâdéein é groaidur dré ur bélég catholiq, mæs ean-memb e renoncias d'é huguenaudaj.

II. — *Pshue e zeli bout bâdéet?*

Èl ma ne hel quet hanni bout salvet hemb apparchantein de Jésus-Chrouist, el en dud, bihan ha bras, e zeli recein er vâdient, p'en dé gùir é ma er sacremant a vâdient-é e hra a nehai mampreu de Jésus-Chrouist. Mab-dén e zou obligét d'hobér er péh e zou necessær d'é salvediguéah. Hama,

hanni ne hel bout salvet meit dré Jésus-Chrouist.
Rom. v, 18. « El m'é ma bet condannet en ol a balamort de béhèd unan, èl-cé ehué dré justiç unan ol en dud e zou guennet hag e receu er vuhé, » e lar d'omb saut Paul. Hama, dré er vâdiènt é vé guennet mab-dén, hag é ta de vout mampr de Jésus-Chronist; er péh e hra de sant Paul larèt : « Hui ol péré e zou bet bâdéet é Jésus-Chrouist, hui e
Gal. iii, 27. hoès hum husquet a Jésus-Chrouist, — *Christum induistis.* » Spis-é enta penaus en ol e zou obligjet de receu er vâdiènt, rac hemb-z-hou er salvedigueah n'en dé quet possibl.

1° Red-é enta bâdéein er vugalé, rac m'é mant couciet dré er péhèd originel, hag aveit ma hellemnt derhel guet mui a nerh doh el lézeu a grochéneah, gondé ma veint bet dessâuet én-hi ag en ouaid a groaidur. Chetu perac en tadeu ha mameu a fameil e zeli gobér bâdéein ou bugalé er prontan ma hellant; ind hum rantebé cablus a béhèd marhuel, pe daulehent termén de guement-cé, hemb ur ræson a gonséquanç. En doctorèd ag en Ilis e ya beta larèt penaus ne hellér quet hemb pébèd marhuel gortoz eih dé aveit bâdéein er vugalé. Chetu amen ordrénanç en Escob a Huénèd, péhani e sel ol er fidélèd ag en escobty : « Ni e ordren, idan boén a squemunication, d'er fidélèd ag hun escobty, gobér bâdéein ou bugalé, d'en dehuéhattan tri dé gondé ou ganuedigueah; ni ou hongur d'er gobér memb abrettoh, mar dé possibl. » Er ræson a guement-cé e zou en danjér aveid er vugalé de verhuel hemb bout bâdéet.

Mamen a fameil, èl ma houyér reih-mad hinihue penaus ur broaidur eu dès un mean ag er momand memb m'é ma bet conceuet, ean e zeh bout bâdéet

ne vern de béh termén ag é vuhé é ta ér bed-men ! Guet a vugalé péré e varhne bemb bâdiènt, dré lizidantèd ou mam ! Ind ou dehé guèlet Doué épad en éternité, pe vebé bet reit dehai er vâdiènt ; ha dré lizidantèd pé dré zihouegueah ur voès, ind e zou forhet de virhniquin a huélèt Doué ! « Pihue-bergæ, emé hur Salvér, n'en dé quet bet gannet a nehué dré en deur ha dré er Sperèd-Santel, ne hel quet antréein é ranteleah Doué. » Er vugalé marhue hemb bâdiènt n'en dant quet d'en ihuern, gùir-é, n'andurant quet ehué poénien er ré dannet ; mæs ne buéleint quet jamæs fâç adorabl en Entru Doué. Èl ul lagad clan ne hel quet andur er sclærdér ag en hiaul, èl-cé ebué un inean conciet dré er péhèd originel ne hel quet andur er splandér ag en éternité, é péhani hemb quin é buélér Doué fâç-oh-fâç.

Neoah er vugalé gannet a dud péré n'en dint quet crechénion, ne zehant quet bout bâdéet énep de volanté ou zud, meit bag ind a vehé én un danjér certæn a varhue. Rac er vugalé-cé, én ur zonnèt de vout bras, e béliebé, manq a vout instrujet, huguenaudaj ou zud, hag ind e hrebé èl-cé en anjuli brassan d'er fé a grechéneah ha d'er sacremant ou dehé recenet. Mæs mar dé crechén unan ag ou zud, en tad pé er vam, er vugalé-cé e zehehé bout bâdéet, rac en Ilis en dès droèd ar nehai, ha rac ma hellér ehué bout éngorto ma veint instrujet ar el lézen a grechéneah.

·2° Aveid er péh e sel er ré vras, p'en dint deit d'en oaad a ræson, ind e zeli recen er vâdiènt. « Pihue-benac e refuson a vout bâdéet e vou con- Marc. xvi, 16.
dannet, » emé hur Salvér. Mæs ne zehant bout bâdéet meit goudé m'é mant bet disposet erhat. Er guetan disposition ér ré vras, aveid er vâdiènt, e

zou en desir, er volanté de vout bâdéet; en eil disposition e zou ma veint instrujet ag er gûrionéeu principal ag er religion, ha ma ou dou santimanteu mad a fé, a esperanç hag a garanté doh Doué, hag a gontrition ag ou féheden.

Gûdharal en dud vras péré e houlenné antréein én Ilis dré er vâdient, e zelé bout preparet hag aproquet durant calz a amzér. Ind e oé hanhuet catéchuménéd, de larèt-é tud péré e zisq ou hatechim de vout bâdéet. En escob pé ur bèlég ag e berh ou receué én ur bobér sin er groéz ar ou zâl, hag én ul larèt dehai: « Dré er sin sacret ag er groéz, én Ilis bou receu é misq hé hugalé. » Nezé, ean e laqué é zeourn a drest ou fén, durant ma pedé en assistanç er Sperèd-Santel d'ou bemér idan é brotection. En escob ou instrujé ean-memb, pé ean e bré ou instrujein dré ur bèlég pé dré ur diacr, péhani aveit quement-cé e oé hanhuet catéchumour. Open er soign e zelié er gatéchuménéd ou dout d'hum instrujein, ind e zelié hoah én ou zyér, hum durul d'er beden, d'er yun, d'en devérieu a garanté é quevér en nessan, én ur guemér sonrci ag er ré clan. Pe gouéhent én ur péhéd marhuel benac, é vezé tanlet termén d'ou bâdiént, hag ind e zelié gobér ur bénijen rust ha calet. Er béherion ahurtet e vezé scarhet ag ou misq. Épad officeu en Ilis, ind e zelié hum gomportein én ur fæçon santel ha parfæt. Pe arrihué en termén aveit-hai de vout bâdéet, en escob, pé ur bèlég ag é berh e choéjé en hanhue bâdiént. Dehuéhattoh'en Ilis e lansquas er guérant pé er péræn de choéjein en hanhue bâdiént. En hanhue choéjet e zelié bout d'en ordinær hanhue er gouil pé hanbue er Sant péhani e hum gavé de vout inouret en dé-cé. Dré

exampl, Epiphane ha Paschasius e oé bet hanhnet el-cé, rac er hetan e oé bet bâdéet dé gouil en Epiphani, hag en aral, én dé a Basq. Er merhèd e gueméré hès banhue er vertuyen théologal, er Fé, en Espéranç, er Garanté.

En Ilis n'en doé er gustum de rein er vâdient guet solannité meit de Basq ha d'er Pantecoust. Pe né bet enta preparet, instrujet hag aproquet erhat er gatéchuménèd, ind e yé d'en ilis de greisnoz quênt er goul a Basq; ha dré-zé en Ilis e zisqué dehai en on zenné a greis en tuouelldèd ag er péhèd, aveit m'ou dehé appariss et ag er mitin ag er résurrection'il hugalé gannet a nehué d'er sclærdér. Épad er mystér ag en noz-cé, goudé el lenereah ag er profætieu péré e vé hoah leinet sadorn Vasq, é vezé beniguet guet solannité er Pilet a Basq hag en deur ag er funç a vâdient. Nezé er hatécbuménèd hum bresanté dirac en escob pé ur béleg ag é berh aveit gobér ou fromesseu a vâdient, ha gobér on frofession a fé én ul larét er Symbol, ou deourn sàuet trema en nean. Hag é certæn léhien memb, er gatéchuménèd e siné ou profession a fé. Er péh e hra de sant Ephrem larèt penaus er scritur-cé ar péhani é ma merchet bur renonciev de Satan hag hur profession a fé e vou discoeit d'omb dré en Ælèd, é dé er jujemant jeneral. Pe oé achihue er cérémonieu-cé, un diacr, péhani e chervijé d'en ordinær de vout péræn, e gonduyé er hantrèd, hag ul léannès péhani e chervijé de vout mérænen e gonduyé er merhèd, peb-unan d'é dro, d'er fnnç a vâdient é péhani é vezent plunjet dré dair guéh; ha de bep guéh en escob pé er béleg e vâdéé, e laré banhue unan ag en tri Person adorabl ag en Drindèd : « Mé ha vâdé é banhne en Tad,

bag er Mab, hag er Speréd-Santel, » él m'en dès en ordrénet hur Salvér Jésus-Chrouist. Goudé ou bâdiènt, er grechénion nehué e receué ur sæ güen, merch ag ou innoçanç, hag ur pilet allumet symbol ag er sclærdér ag er fé, hag ebué ag er garanté a grechéneah. Ind e gonservé er sæ güen-cé durant eih dé, hag e zongué on ilet é ol offiçen en Ilis betag sul Quasimodo. Goudé bout gusquet él-cé é güen ha guet er pilet-cé, ind e vezé conduyet direc en autér ag er chapél ag er funç a vâdiènt dob pébani en escob ou honfirmé, e laré en overen aveit-hai, hag e ré dehai er gommunion. Én achimant ag en overen, en escob e ré dehai é vénédiction, hag er cérémoni e achibué dré er hân a aviél sant Yahan. Chetu penaus é vezé preparet gühéral en dud vras d'er vâdiènt, ha guet péh solannité é vezent bâdéet. En dé ag ou bâdiènt e oé aveid er grechénion quetan un dé quer remerquabl, ma renehuéent peb plai, én dé-cé, er promesseu ag ou bâdiènt guet ur solannité vras. Quement-cé e ré dehai en nerh de vout güir grechénion. Chetu perac sant Gregoër a Nazianz e hanhue en dé-cé « en dé caër ag er sclærdér. »

## QUENTEL V.

### ER CÉRÉMONIEU AG ER VADIÈNT.

*Præcipimus ut præscriptas a majoribus nostris in sacramentis administrandis cæremonias non solum diligenter, sed etiam summâ cum animi intentione et religione observent.* Conc. Burdig.

Na er ordren ma vou mirêt, nonpas hemb quin guet sourci, mæs ehué guet er vrassan attention ha guet er brassan respet, er cérémonieu en dès ordrénet hun Tadeu ér Fé aveit rein er sacremanteu.

Hun mam santel en Ilis ne hra quet nitra hemb ræson. P'en dé gùir hi dès instituet er cérémonieu e impléér aveit rein er sacremanteu, d'omb ni-é clasquein comprenein petra e senefi er cérémonien-cé ha tennein hur pourfit a nehai. En Ilis en dès instituet er cérémonieu ag er vâdiènt a béré hun nès de gonzein hinihue é particulier, aveit hul laquat de gomprenein gùel er græcen drès-ordinær, er græcen e ra d'omb er sacremant a vâdiènt hag en obligationeu de héré é tamb de vout sujet dré hun hâdiènt : « En tren e hellér gùélèt, emé sant Paul, e chervij de zisolein en tren ne hellér quet gùélèt. — *Ut ex invisibilibus visibilia fierent.* » Hebr. XI, 3.

Er cérémonieu ag er Vâdiènt e zou a dri sort : Lod a nehai e vé groeit é raug er vâdiènt, lod aral épad er vâdiènt, hag en achimant goudé.

I. — Pe arrihue étal en nor ag en Ihs, en hani e houlen bout bâdéet n'antré quet é ty en Eutru Doué. Quement-cé e zisq d'omh é ma couclet dré er péhèd, hag é ma idan pouvoér en diaul : ne vérit quet muyoh antréein é Ihs en Eutru Doué eit m'a vérit antréein é ranteleah en nean. Mæs ministr hur Salvér Jésus-Chrouist e za én arben dehou, eid en instrujein ar en treu ag er fé hag en délivrein a sclavaj en diaul. Guir-é, er vugalé ne hellant quet nezé comprenein er gùirionéeu ag er fé ; mæs en Ihs e ansaign dehai ér momand-cé er gùirionéeu-cé, acelfin ma helleint, pe veint deit d'en ouaid a ræson, disquein guet ou zud pé ou féræn er péh e zeliant credein. É quement-cé, en Ihs ne hra meit héli gourhemén hur Salvér péhani
Matth. xxviii, 18. en dès laret dehi : « Quèrhet, ansaignet ol er hoblen ag en doar, ha bâdéet-ind é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. »

Er hélég e houlen enta guet en hani e zeli bout bâdéet, én ur rein dehou en hanhue nehué en dès er péræn choéjet : « Petra e houlennet-hui guet Ihs en Eutru Doué ? » Er péræn hag er véræn e rescond aveit-hou : « Me houlen er Fé ! — Petra e bra d'oh er Fé e houlennet ? » Er péræn hag er véræn e rescond : « Er Fé e ra d'eign er vuhé éternel. — Mar vennet enta er vuhé éternel, e gontinn er bélég, miret gourheméneu Doué ; câret Doué a greis hon calon hag hou nessan èl-oh hou
Matth. xxii, 37-39. ç'hunan. — *Si vis ad vitam ingredi, serva mandata. Diliges Dominum Deum tuum ex toto corde tuo, et proximum tuum sicut teipsum.* » N'en dé quet erhoalh enta credein er gùirionéeu ag er Fé, red-é boah gobér œvreu mad ; er Fé hemb en œvreu é
Jacob. ii, 20. zou ur Fé marhue. « *Fides sine operibus mortua est.* »

Goudé en instruction-cé, ministr hur Salvér Jésus-Chrouist e gommanç er pedennen de gonjurein ha de scarhein en diaul : ean e hueh dré dair gùéh ar fàç er hroaidur aveit scarhein en diaul dré vertu er Sperèd-Santel pèhani e zou èl hanal en Eutru Doué. Doué e ra d'omb ar vuhé nehué doh hur gannein d'er hræç dré vériten Jésus-Chrouist, èl ma ras gùéharal er vuhé ag er horv d'hun hetan tad Adam én ur huéhein ar é fàç. « *Inspiravit in faciem ejus spiraculum vitæ.* — Sortuet a nehou, sperèd lous, e lar er bèlég, ha reit bou lèh d'er Sperèd-Santel. Ean e hra sin er groéz ar tàl er hroaidur hag ar é galon én ul larèt : « Receuet sin er groéz ar hou tàl querclous èl ar hou calou, er fé a hourheménèu Doué ; revou hou c'œvreu hag hou comportamant mad erhoalh eit ma vériteèh bout un tampl dign a Zoué. » Dré er honzeu-cé, ministr én Eutru Doué e hanàu hag e recen er hroaidur eit soudard, hag el laqua idan baniél Jésus-Chrouist, er groéz. Dré sin er groéz ar eu tàl, ean e zisq dehou penaus ne zeli quet mui eu dout méh a vout crechén dré é œvren dirac en dud ; ha dré sin er groéz ar er galon, ean e zisq dehou penaus é chonjeu, é inclinationeu, é garanté e zeli bout aveit Jésus-Chrouist pèhani hemb quin e zeli chom é calon er hrechén èl én é dampl. Er sineu croéz aral e hrér liès hoah épad er vàdiént, e zisq d'omb penaus er sacremant-cé e den ol é vertu a groéz hur Salvér Jésus-Chrouist, ag er mériteu ag é bassion. Genes. II, 7.

Goudé quement-cé, ministr en Eutru Doué e laqua halén beniguet é bèg er hroaidur én ul larèt : « Receuet en halén ag er furnæz : beèt pourfitabl d'oh eid er vuhé éternel. » En halén e barra doh

en tren a vremein. Hama, laqueit-vé halén é bég er hroaidur, eit disquein dehou penaus goudé é vâdiènt é teli conservein er burtèd ag er fé, hag hum hoarantein doh er gorruption ag er vinceu. En halén ag er gùir furnès e zon reit dehou eid en douguein de gârein en treu spirituel ha d'hum zistâguein doh en treu ag en doar; hag ehué eit n'en dou mui én é vêg meit conzeu just, gùir, jaujabl ha santel.

Er bélég e laqua nezé é stolen ar er hroaidur hag er hondui én ilis én ul larèt dehou : « Antréet é tampl en Eutru Doné eit ma véèh lodêc guet Jésus-Chrouist eid er vuhé éternel. » Pe arrihue é creis en ilis, er péræn hag er véræn e hra er brofession a fé é hanhue ou fillol én ul larèt : « Me grèd é Doné..., hag hnn Tad péhani e zou én-nean, » èl un testoni ag é fé hag ag é gonfianç é Doué.

Goudé quement-cé, er bélég guet é vis glubet én é scopitel, e douch é fri hag é discoharn er broaidur én ul larèt er honzeu-men : « *Ephpheta, quod*
Marc. VII, 34. *est, adaperire*, — hum zigueoret. » Hur Salvér Jésus-Chrouist e hras en dra-zé aveit rantein er bleuèd hag er gonz d'un dén bouar ha mud. Er cérémoni-cé e senefi enta penaus dré er vertu ag er vâdiènt, discoharn en inean e zou digueoret aveit cleuèt conzeu ha gourhéméneu Doné, hag é ma digueoret er fri aveit receu er frond huèc ag er vertuyeu a grechéneah, ha nonpas aveit receu er vlâs ag er pljadurieu pussuniet ag er bed-men, doh péré é teli hi dout câz hag hiriss. Chetu er cérémonieu e hra en Ilis é raug er vâdiènt.

II. — Èl m'en dès mab-dén hum gollet é chelenèt inspirationeu en diaul, just-é ma renoncieu

dehou agrén aveid en dont é bræç guet Doué. Chetu perac ministr hur Salvér Jésus-Chrouist e houlen guet er hroaidur dré dair guéh mar renonci dé Satan, d'é vohancen ha d'é ol œvreu, hag er péræn hag er véræn e rescond aveit-hon dré dair guéh : « Ya, me renonç. » Goudé er renoncieu-cé de Satan, er bélég e hra sin er groéz guet oleàn er guéchuménéd ar calon hag ar discoai er hroaidur. Güeharal er gorinerion en hum frotté guet ur aveit lijantat ou mampreu hag hum zéhtreïn æsoh'a stardadur er ré e oé énep dehai. Él-cé ehué, en Ilis e laqua oleàn sacret ar mampren er hroaidur, aveit disquein dehou penaus er vâdient e ya d'er hribnat, ha d'hobér a nehon un dihennour courajus énep d'anemisèd é salvédiguéah. Hag open, er hélég e hra sin er groéz ar calon ha discoai er hroaidur, aveit disquein dehon é teli càrein er groéz a greis é galon, hag hi dougueîn ar é ziscoai él ur yàn douç ha scan.

Ministr en Eutru Doné e houlen hoah guet-hon nezé, dré dair guéh, mar créd é Doné en Tad ol buissant, crouëour d'en nean ha d'en doar, mar créd é Jésus-Chronist, é Vab unig, hun Eutru; mar créd ér Speréd-Santel, en Ilis santel catholiq, er gommunion ag er Sænt, er rémission ag er péhedeu, er résurrection ag er hicg, hag er vuhé éternel? Hag er hroaidur e rescond dré dair guéh, dré é péræn hag é véræn : « Ya, me créd. » Perac hoah er hrofession-cé a fé? rac gondé en dont renonciet d'en diaul, necessær-é ma hrei profession ag er fé; ar er renoncieu-cé hag ar er hrofession a fé é ma diazéet ol nerh lézen Jésus-Chronist, péhani e gonsist é péllat doh en diaul hag é credein ferm ol er péh e ansaign en Ilis. « Pihue-benac en

Marc. XVI, 16. dou credet hag e vou bet bădéet, emé hur Salvér, e vou salvet. » Er bélég e houlen aufin guet er hroaidur mar ven bout bădéet ? bag é vé rescondet aveit-hou : « Ya, me veu bout bădéet, — *volo.* » En llis ne ra er vădiènt meit d'er ré en desir, rac, él bun quetan tad Adam hum revoltas dré é libr volanté énep de Zoué, él-cé ehué, é vugalé e zeli retornein devad Doué dré ou libr volanté. P'en dès reit é goussantemant, er bélég e laqua en deur de ridèc ér pèn er hroaidur én ul larét é latin : « *Ego te baptizo.* — Mé ha vădé é banhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel Amen. »

III. — Goudé m'en dés reit er vădiènt, er bélég e bra sin er groéz guet en oleàu sacret, ar pèn er hroaidur, aveit disquein dehou penaus dré er vădiènt é ma deit de vout mampr de Jésus-Chrouist, é apparchant dehou él ur mampr e apparchant d'é bén, é ma deit de vout lodèc én é veléguéah hag én é stad a roué, hag é touguou én amzér de zonnèt en banhue a *grechèn*, de larét-é, discipl consacret de Jésus-Chrouist. Er bélég e laqua nezé ar pèn er hroaidur ur gusquemant güen én ul larét dehon : « Receuet er gusquemant güen-men, douguet-ean hemb coucìadur betag tribunàl Jésus-Chrouist, ent bou pout er vuhé éternel, rac nitra

Apoc. XXI, 27. couciet n'antréou én-hi, — *non intrabit in eam aliquid coinquinatum.* » Aufin, ur pilet alumet e vé laquet én é zorn, hag ean e zou er symbol ag er scærdér ag er fé, ag er garanté a grechéneah en dés receuet ér vădiènt hag e zeli én amzér de zonnèt cresquein hoah dré er pratiq ag en œvreu mad : er péh e zou merchet ér henzeu-men e lar dehou er bélég : « Receuet er pilet allumet-men péhani e lar d'oh conservein dré ur vuhé parfæt ha santel

en obligationeu de béré é oh deit de vont sujet dré hou pâdiént, ha miret gourheméneu Doué, acelfin ma helléèh, pe zei hur Salvér de recompancein en dud, monnèt én arben dehon é compagnoneah er Sænt, aveid er receu hag antréein guet-hon é ranteleah en nean aveit joeissein ag er vuhé éternel. Amen.

Chetu petra e senefi er cérémonieu principal ag er vâdiént. Doué ean-memb en dès discoeit péh quen agréabl e oent dehou. Én amzér ma cresqué en huguenaudaj ér Flandr, un nombr bras a vugalé à ganton Delft, e oé bet bâdéet dré ur ministr huguenaud péhani aveit bâdéein n'en doé quet groeit hanni ag er cérémonieu a béré en hum chervij en Ilis catholiq. Hama, Doué, aveit discoein ne oé quet er gomportemant-cé agréabl dehon, e bermettas ma chomas clan ol er vugalé-cé ér memb amzér, hag un nombr bras a nehai e varhuas. On zud, é huélèt ur merch quer spis a golér en Eutru Doué, e yas de gavouèt ur bélég catholiq, hag er pedas d'hobér aveid ou bugalé er cérémonieu péré e oé bet lausquet a costé. Er bélég e hras quement-cé, ha qnentéh ol er vugalé clan-cé e zas de vout yah. Ræson en dès bet enta er honcil santel a Drant de larèt : « Pihne-benac e larou penaus er cérémonieu hag er fæçon d'hobér en dès en Ilis catholiq cavet mad, hag a béré en hum chervij d'en ordinær aveit rein guet solannité er sacremanteu, e hel bont dispriset pé lausquet a costé dré er ministr....., revou milliguet ! » Sess. vii, can. 13.

## QUENTEL VI.

### AG ER PÉRÆN HAG ER VÉRÆN.

Ritutale Rom.

*Patrinus unus tantùm, sive vir, sive mulier, vel ad summum unus et una adhibeantur.*

Revou queméret ur péræn pé ur véræn, pé memb ur péræn hag ur véræn, mæs pas open.

Hur gannedigueah spirituel, péhani en hum hroa dré er vâdiènt, e zou, emé sant Thomas, hanval én ur certæn fæçon doh hur gannedigueah revé er horv. Hama, pe za ur hroaidur ér bedmen, ean en dès dobér ag ur vam d'er mâguein hag ag ur mæstr d'en instrujein. Pe receu ur hroaidur er hannedigueah spirituel dré er vâdiènt, ean en dès ehué enta dobér ag ur vam d'er mâguein revé en inean, hag ag ur mæstr d'en instrujein ar ol er péh e sel er fé hag el lézen a grechéneah. Er vugulion spirituel ag en Ilis, oblijet èl m'é mant de bourvæein de zobérien spirituel er bobl crechén, ne hellant quet hum sourciein, qnement èl m'é ma necessær, a bep-unan é particuliér, ha neoah er vugalé gannet a nehué d'er vuhé spiritnel e houlen ur sourci bag ur soign particuliér de héré ne rescond quet erhoalh ur sourci jeneral. Necessær-é enta ma hum garguon unan-benac de receu en hani e za a vout bâdéet a ziar er funç a vâdièn t, ha ma tiscoei dré-zé en hum garg ag en instrujein

hag a veilleu ar nebou. Chetu perac sant Denis, pébau e vihué é amzér en Apostoléd, e lar d'omb : « Hun mistr santel, en Apostoléd, ou dès cavouet jaujabl ma eu dehé en tadeu ha mameu revé er horv laqueit on hroadur étré deourn ur mæstr instrujet ar eu treu divin péhani eu dessàu, e zou aveit-hou un tad spirituel bag er goarant ag é salvedigueah. »

Chetu perac ebué eu dès eu Ilis, a ol viscoah, ;reit ur péræu pé ur véræu d'er vugalé aveid ou derhel ar er funç a vâdiént. Er vâdiént e zou ur hannedigueah nehué é péhani peb-unan e zeh en dout quérænt nehué revé eu mean aveid en instrujein hag el laquat de gresquat é Jésus-Chrouist.

Ni e ya enta d'examinein hiniham pibue e hel bout péræn pé méræn, ha péré-é en obligationeu ou dès é quevér ou fillol pé ou fillorés.

I. — Laramb aben-caër penans, denstou n'en dé quet necessær ur péræu pé ur méræn de vertu "er sacremant a vâdiént, neoah hemb uecessité ne vehé quet permettet bådéein ur hroaidar hemb rem dehou ur péræn pé ur véræn; rac custum "dalhabl en Ilis héliet ag er hommancemant e honlen ma vou quemérct ahoel unan. En neu n'en dunt "quet necessær.

Aveit bout péræn pé méræn, de guetan red-é "bout deit d'eu ouaid a ræson; d'en eil, red-é ahoel "bout bådéet; d'en drived, red-é en dout eu intaution de vout péræn, d'er buarvéd, red-é derhel, pé touchein, pé gobér derhel dré ur proculour er hroaidur ar er funç a vâdiént; d'er puemvéd, red-é bout pedet de vout péræn dré guérænt er hroadur, pé én ou léh, dré er Persou ag er barræs. Chetu ameu ordrénanç eu Escob a Huénéd a zivout eu

articl-men : « Revé er gustum, bout e vou aveit peh bâdiènt ur pérœn hag ur vérœn ; mar dé necessær, ni e bermet ma ne vou meit unan ; mæs nezé ean e zeli en dout groeit é guetan communion. Aveit ma hellou deu groaidur bout pérœn ha mérœn én ur vâdiènt, unan a nehai e zeli en dout groeit é guetan communion ; hag en aral e zeli en dout open seih vlai, ha gout ahoel er gûrionéeu principal ag er religion. »

En Ilis ne bermet quet quemér aveit pérœn pé mérœn er ré n'en dint quet crechénion catholiq; er ré e hra profession a vont tud hemb fé hag hemb lézen ; er ré squemuniet, er bayannèd, er héherion scandalus ; er ré péré n'ou dès chet groeit heniguein ou alliang dirac hun mam santel en Ilis ; er ré n'ou dès chet on ræson, pé ne houyant quet er gûrionéeu e zeli quemend crechèn e zou gout ha credein é particulhér.

Ur pérœn pé ur vérœn e hel gohér derhel ou léh dré ur proculour ér cérémonieu ag er vâdiènt ; rac en hani e hel gobér un dra dré-z-hou é hunan, e hel ehué er gobér dré un aral ; mæs en hani e zou refuset dré en Ilis él indign de vout pérœn pé mérœn ne hel quet ehué gohér derhel é léh dré un aral.

II. — Er garg a hérœn pé a vérœn n'en dé quet ur garg hemb conséquanç. Ur pérœn hag ur vérœn ou dès devérieu e zeliant praliquein idan hoén a béhèd.

Quetan devér er pérœn hag er vérœn e gonsist é présantein d'en Ilis en hani e zeli bout bâdéet, é rein dehou un hanhue, hag é vout testeu ag er vâdiènt é péhani é assistant él pérœn ha mérœn. Ind e ra un hanhue nehué d'en hani e ya de vout

bédeet aveit disquein d'omb é ta de vout un dén nehué péhani e zon stâgnet doh Doué mui eit doh er bed abéh, ha doh eu llis mui eit doh é fameil; aveit disquein d'omb é ma prest d'ancoéhat é hanhue prop, é vro hag é fameil, mar dé necessær, aveit héli Jésus-Chrouist hetag er marhue ag er groéz. Un hanhue nehué e hrér dehou, rac Doué e hra én-hou treu nehué. En hanhue-cé e zeli bout hani ur Sant péhani dirac Doué e vou patrom pé protectour en hani en doug. Hag er Sant-cé e zeli bout drest peh tra en hani a béhani é teli pratiquein er vertuyeu, aveit ma von en hanhue e receu a nehou scrihnet él livr a vuhé.

Eil devér er péræn hag er véræn e gousist é rescond d'er péh e houlen ministr en Eutru Doué guet ou fillol, é renoncein aveit-hou de Satan, d'é vobancen ha d'é ol œvreu, mar n'en dé quet ou fillol én oaid de rescond aveit-hou é hunan; ha mar dé én oaid d'er gobér, ind e zou testeu ag é renoncieu de Satan.

Trived devér er péræn hag er véræn, en hani a vrassan conséquanç, e gousist é instrujein ou fillol, a vesul ma cresqua, ar er gùrionéeu ag er fé, ar er fæçon d'hum gomportein él ur gùir grechén, pe n'en dés chet é dad hag é vam er sourci pé er gopaptéd d'er gobér. Sant Denis'e lar d'omb penans én é amzér, er péræn hag er véræn en hum ingajé de guement-cé dré er honzeu-men : « Me hromet ha m'hum garg a instrujein er hroaidur-men ; a rein dehou d'hanäuein ha de gomprenein, pe vou én ouaid d'er gobér, en treu e bromettan aveit-hou, ag en douguein hoah de renoncein de ol er péh e zou contrel de lézen Doué, ha de zerhel doh er promesseu e mès groeit én é hanhue hunihue. »

Gùr-é, én bur bro-ni, hellein e hrér credein penaus un tad hag ur vam crechénion ne vanqueint quet a instrujein on bugalé. Mæs mar manquant de guement-cé, er péræn hag er véræn e zou oblijet idan boén a héhéd de guemér léh en dud-cé, ha d'instrujein on fillol pé fillorès ar er gùrionéen e zeli peb crechén gont ha credein é particuliér, de laret-é, er *Pater*, en *Ave Maria*, *Me gréd é Doué*, Gourheméneu Doué ha ré en Ilis, hag er Sacremanteu. Dré-zé hui e gompren forh-æz perac en Ilis ne ven quet aveit péræn ha méræn tud hemb fé hag hemb religion, tud a fal vuhé péré e vehé ur fal scùir aveit hé bugalé, hag ou douguehé d'er péhèd quêntoh eit d'er vertu.

Chetu perac ehué en Ilis ne ven quet memb ag en tad nag ag er vam revé er horv aveit péræn pé méræn d'ou bugalé prop, meit p'en dès nécessité. En tadeu hag er vamen, én efféd, ou dès aveid ou bugalé ur garanté rai naturel; ind e zon dallet dré er garanté-cé, hag ind e ven gohér ag on bugalé tud a isprid quêntoh eit tud a religion, hag ind e gâr gùel ou gùélét é tonnét de vout tud pinhuiq hag inonret ér bed-men, quéntoh eit tud a gomportemant mad ha tud a vertu.

Er péræn hag er véræn e za de vont quéræent spiritnel ou fillol pé fillorés, hag ehué quéræent d'é dad ha d'é vam, én ur fæçon ma ne hel quet ur péræn, hemb dispanç, diméein d'é fillorès, na de vam é fillol pé fillorès; hag er véræn ne hel quet ehué, hemb dispanç, diméein d'é fillol, na de dad hé fillol pé fillorès. En Ilis en dès laqueit en ampéchemant-cé eit ma vou douguet mui a respet d'er vâdiènt. Mæs en nestèd spirituel-cé n'hum hra eid er péræn hag er véræn meit pe zalhant pé ahoel

pe douchant er hroaidur ar er funç a vâdiènt, ne vern mar en tonchant pé dalhant ind-memb, pé mar en dalhant pé touchant dré er proculour ou dès davaiet én ou léh.

Er ré n'en dint quet péræn na méræn n'en dant quet de vout quérænt spirituel er hroaidur nag en touchehent ar er funç a vâdiènt, nag ehué er ré en dalh ar er funç a vâdiènt é léh hag aveid er ré péré e zou péræn ha méræn.

P'en dé het crechénet er hroaidur é rang, er ré en dalh hemb quin aveid er cérémonien e hrér goudé, n'en dint qnet é guérænt spirituel, ha n'en dint quet dalhet dré ampêchemant en Ilis; nag ehné merhat er ré e zon péræn pé méræn én ur vâdièut péhani ne vé quet groeit én Ilis guet solannité, na guet er cérémonieu ordinær. Nezé n'en dès meit en hani e vâdé hag e zou dalhet dré en nestèd spirituel é quevér er hroaidur hag é quevér é dud.

Aveid er péh e sel tad pé mam er hroaidur, pe vâdéant er hroaidur-cé, p'en dès necessité, n'en dint quet ehné dalhet dré en nestèd spirituel; mæs mar n'en dès chet necessité, pihne-benac ag en tad pé er vam e vâdéehé é groaidur, é vehé dalhet dré en nestèd spirituel-cé é quevér é hrièd, hag ean e vehé èn obligation de houlen dispanç ag en empêchemant-cé e arrihue étré-z-hai. Chetn pedostig ol er péh e sel er péræn hag er véræn.

Mæs mar on dès devérieu é quevér ou fillol pé fillorès, er ré-men e zeli chué on hârein hag on respettein èl ou zad hag on mam. N'en dès chet hoah guerço, pe apparchanté ul lod ag en uisen a Haïti d'er ranteleah a Franç, er vistr crechénion péré e oé oneit de chomein d'er vro-cé, e ansaigné de vitin ha de noz er hatechim d'on serviterion

morillonéd. Nezé ind e gargué er ré instrujettan a nehai d'instrujein er ré dehuéhan arrihuet, é sellent hag e gârent él ou bredér. Ind e zisqué dehai er pedenneu hag er gùrionéeu ag er fé, hag ou disposé él-cé de receu er Vâdiènt. Pe jujé er missionér é oent instrujet erhoalh eit bout hâdéet, er morillonéd ancién péré ou doé-ind instrujet e oé galhnet aveit bont on zadeu péræn. Ne vehé quet æz larét guet péh joé ha lehuiné é conduyé er morillonéd-cé ou hamaradèd d'er Vâdiènt ! Er chonj ag en inour-cé ne lamé quet jamæs ag ou speréd. Mæs ebué ou halité a béræn e hounié dehai en aboeissanç perhnéhan, er respet hag er hrad-vad brassan a berh en dud-cé a nehné convertisset. Ind e sellé ou féræn él ou zad ér fé, hag er respet ou doé aveit-hou e hâdé épad ou buhé.

En diaer Muritta en doé dalhet ar er funç a Vâdiént un dén youanq hanhuet Elpidophor, péhani goudé e renoncias d'er fé hag e zas de vout brassan anemis er grechénion. Pe oé bet couduyet Muritta d'el léh ag é vartyr, ean e remerqnas é misq é voureànion Elpidophor ean-memb. Muritta, péhani e honyé é oé goarant a salvedigueah en abostat-cé, e dennas quentéh a zau é vantel, er sæ-gùen en doé recenet er heah pautr-cé én dé ag é Vâdiént, hi displéguas dirac en ol, hag e laras d'Elpidophor er honzeu eahus-men : « Er sæ gùen-men, queah misérahl, e zou test ag hou téserterah ag er fé ; hi en temalou d'oh pe zei er Juj souveræn én é vajesté. Me més-hi goarnet guet er brassan sourci èl un testoni ag hou torfæt hag en annonç ag hou maleur éternel. Chetu hi er sæ-men péhani en dés hou cronnet a inour, ha péhani hon colei a

yéh hag a zisnonr én dé dehuéhan, rac én ur gol er fé ag hou pâdiènt, hui é hoès gusquet èl ur sæ er valédiction éternel. » Goudé er honzeu-cé, er martyr Muritta en hum lausquas étré deourn é voureàuion.

---

## QUENTEL VII.

### AR ER PROMESSEU A VADIÈNT.

*Vota mea Domino reddam coram omni populo ejus.* Ps. cxv, 5.

Me rantou de Zoué dirac en ol er péh e mès promettet dehou.

Dré er Vâdiènt en dès hum hroeit ur marhad, ur hontrad solannel étré Doné ha ni. Dené, én é vadeleah hemh som, en dès coussantet hun tennein a sclavaj en diaul, en dès promettet, assuret hag hum oblijet de rein d'omb é hræç ér bed-men hag er vuhé éternel ér bed aral. Ha ni ág hun tu, ni hun nès hum oblijet é presanç ministrèd en Ilis ha dirac en sælèd d'hum aquittein ag er promessen hun nès groeit de Zoué. Chetu perac ér hommancemant ag en Ilis, en hani e yé de recen er Vâdiènt e zelié derhel é zeulegad trema en nean pe hré é hrofession a fé, hag én ur seuel é zorn, ean hum oblijé dré un doniadel solannel de zerhel d'é hromesseu. En douiadel-cé scrihuet é presanç un nombr bras a desteu ha sinet

dré zorn en haui bâdéet, e oé goarnet guet er brassan sourci é papérieu en Ilis. Deustou ma ne vé quet scrihuet hinihue en obligation-cé, hi e zou attàu merchet én hur housciauç hag é chonj éternel en Eutru Doué, hag hi e zou goarnet perhnéh mad él livreu ag en éternité. Ni e ya de gonzeiu hinihue ag er promesseu solannel hun nès grueit de Zoué ar er fauç a Vâdiènt, ha goudé ni e huélou de betra hun obli er promesseu solannel-cé.

I. — P'eu d'omh bet casset d'en Ilis én dé ag hun bâdiènt, ministr hur Salvér Jésus-Chrouist, é raug laquat en deur de ridéc ar hun pèn aveit tenneiu hun inean a sclavaj en diaul, en dès goulennet guet peb-unan a han-omb : « Hà hui e renouci de Satan ? » hag hun péræu hag hun méræu en dès rescoudet aveid-omh : « Ya, me reuonç. — Hà hui e renouci d'é ol œvren ? Ya, me reuonç. — Hà d'é ol bohauceu ? Ya, me reuonç ! » Ha nezé ministr en Eutru Doué en dès hoah goulennet guet peb-uuau a han-omb : « Hà hui e grèd é Doué en Tad ol buissaut, crouéour d'en neau ha d'en doar ? — Hag hun péræu ha méræu en dès rescoudet aveid-omb : « Ya, me grèd. » — Hà hui e grèd é Jésus-Chrouist, hun Eutru, péhani e zou deit de vout dén hag en dès marhnet aveid-omh ? Ya, me grèd. — Hà hui e grèd ér Sperèd-Santel, en Ilis santel catholiq, er gommunion ag er Sænt, er remission ag er péhedeu, er resurrection ag er hicg, hag er vuhé éternel ? — Ya, me grèd ol er gùrionéeu-cé. » Chetu er promesseu hun nès groeit de Zoué quênt m'eu dès coussautet hur receu é misq é vugalé. Gùir-é, pe hoès receuet er Vâdiènt, ne hoès chet guellet rescoud aveid-oh hou ç'hunan ; mæs hon péræu hag hou méræn en dès rescondet

aveid-oh. Ne gomprenoh quet nezé nag er vrastéd, nag er santeleah, nag er justiç ag er promesseu-cé; ind e zou het groeit hemb gout t'oh; mæs er ré en dès-ind groeit én hou léh en doé droèd d'ou gobér aveid-oh : Pe vehé bet promettet t'oh ur gaër a gomenant ér momand ag hou vannedigueah, ar gondition ma n'hou pehé quet anjuhet hou ç'hobérour vad, hà hui e gavehé fal m'en dehé hou péræn promettet aveid-oh hou pehé dalhet doh er gondition-cé? Nepas, ha chetu perac hui e hoès hoah renehnéet er promesseu-cé a houdé hou bådiènt hemb comprenein marcé hoah reih-mad er vrastéd ag en obligationen dré héré e hoès hum ingajet.

II. — *De betra hun nès-ni enta hum oblijet dré er promesseu solannel ag hun bådiènt?*

— Er hatechim e rescond amen : « Ni hun nès hum oblijet de renoncein d'en diaul, d'é ol œvreu, d'é ol bohanceu, de gredein en doctrin a grechéneah, de virèt gourheméneu Doué ha ré en Ilis, ha de vihuein èl gùir grechénion. »

*De renoncein d'en diaul.* — Gout e hramh ol é hès deu væstr ér bed-men : en diaul ha Jésus-Chrouist. « Ne hellér quet, emé hur Salvér, ou chervijein ou deu ar un dro; red-é choéjein unan pé en aral, — *nemo potest duobus Dominis servire.* » Matth. vi, 24.
En diaul e laqua dirac deulegad en dud ur mor a vaden, a joéieu, a zivertissemanteu, a hlijadurien, a vohanceu, hag ean e lar dehai, èl ma laras guéharal d'hur Salvér : « Me rei ol en dra-zé Matth. iv, 9.
d'uh mar caret m'adorein hag béh mem banièl. »

Er mæstr aral, Jésus-Chrouist, e zong ur groéz ar é ziscoai, hag ur gourônen spern ar é bèn; ean e zou peur, distér, hemb digueoraj, hag ean e

Luc. ix, 23. lar de bep-nuan a ban-omb : « Me mab, mar veunet bout men discipl, hui e zeh renonceiu d'oh bou ç'huuan, douguein bou croez bamdé ar me lerb, ha me héli. »

Na brasset en difforh étré en ueu vaestr-cé! Trompet dré bromesseu caër eu diaul, un nombr bras, en uombr brassau memb, hum laqua ar en tu guet-hou : mou é ma en bèut ledau, er vuhé a hoab-inchuatieuen, en orgueil, eu avariç, er gourmandis, er barès, el laironci...

Uu uombr distér e héli hur Salvér Jésus-Chronist dré eu bèut stréh, ha hoab ind e zou sujet de boa-pereaheu ha de hoal drettemanteu er ré fal; ind e zou hanhuet tud disquentet, tud fol, rac ma tispri-saut er péh e bris quement er bed-men, ha rac n'istimant meit er madeu ag eu éternité.

M'er goulen guet-n-oh, péré-é er ré avisettan? Eu diaul e zou un trompour : ean e bromet quement sort madeu ha joéieu e zou; mæs penaus é talh-ean é bromess? Goulennet guet er ré en dès-ean bèliet, hag en dès hum hoalhet ag er plijadurieu cauvéus ag er bed-men : hâg ind ou dès jamæs joeisset ag er joé bemb quejadur a huerhoni ? Ind e larou d'oh é mant bet perpet tourmantet dré er rebreicheu ag ou bousciauç, ha u'ou dès cavet meit anquin ha [illegible] en hènt ag er péhèd. Ind e larou d'oh penaus [illegible] er goupeu ag er plijadurieu criminel é hès [illegible] tamig mél, mæs idan é hès vistr péhani e zon huérh; penaus er bed-men guet ol é zivernssemanteu n'eu dé meit faussoni ha trompereah. Doué ean-memb en dès el laret :

Eccl. i, 14. « Er bed-meu n'en dès meit vanité hag affliction a speréd. » Ha penaus é achihuou er faus plijadurien-cé?

Mar discoa en bènt ledan, de béhani é pouss en diaul, er bed hag er goal inclinationeu en nombr brassan ag en dud, bout én aparanç en æssan hag en earussan, en hènt ledan-cé e gondui a dra-sur d'en dannation éternel. Ridêc e hrér dré un hènt gronnet a voquetteu d'un abim eahus, ba petra-é er plijadurien-ce ag ur momand comparajet dob un tourmant hemb fin hag hemb mesul!

En diaul n'en dé quet enta hemb quin un trompour, ean e zou ehué un traitour.

Chelenet en histoér ag en dra eahus-men en dès un dén ag hur bro guélet én ur vro-gouihue. Ur hoblad tud e hré brézel d'ur boblad tud aral. Unan a nehai e zas de ben a feahein en aral, hag e lahas agrén ol é anemiséd, ag er ré vras betag er ré vihan. Neoah ind e hoarnas ur verh youanq, hag aveit hi bonsolein, ind e hras dehi er promesseu caëran. « Hum gonzol, te vou ronannès ar hun pobl, ha te vou mæstrès ar ol hun maden. » Er verh-cé e gredas er honzeu-cé, hag hi e gommançąs ancoéhat penaus ne oé quet mui guet hé zud. Mæs un dé er bobl-cé en hum assamblas, hag e gonduyas er verh-cé é creis ur forest. Inou hi e huélas er bobl-cé é plantein ur pilér én doar hag é tastumein coëd séh tro-ha-tro. Er gueah verh e gomprenas quentéh péh sort trôn e oé preparet dehi, hag hi hum laqnas de oulein ar en tourmant eahus e yé d'andur. Mæs caër hi doé bet oulein ha caer hi doé bet conjurein, er bobl barbar-cé hi stâguas dob er pilér a drest en tan hag hi e oé bet losquet é bihue ha laqueit é peudr hag é ludu. Hama, chetu el limaj a bromesseu caër en diaul! ean e bromet en inourieu, er plijadurien .. Petra e ra-ean d'é sujité ? N'en dès de rein meit ur ranteleah : bag er ranteleah-cé e zou en tan éternel ag en ibuern!

Hama, d'er mæstr trompour ha barber-cé e hoès renonciet ar er fuuç a Vâdiént, ha ræson e hoès bet.

Mæs mar e hoès renonciet de Satan, bui e hoès renonciet ehné d'é gansortèd. Er bed-men e zou lan e dud, a dud bâdéet memb, allas! péré e hoal-gonz ag er religion, ag en Tad sautel er Pab, ag en escobed, ag er vélean, péré e laqua ar goust er religion er péh ne hel bout laqueit meit ar goust un dén, péré n'en dès én ou bêg meit couzeu lous, touïadellen ha blasfém : n'en det quet guet er *ré-zé*! n'en diut quet a vanden Jésus-Chrouist, rac Jésus-
Luc. x, 16. Chrouist en dés laret d'é Apostolèd : « En hani bou uspris, em dispris ; en hani n'en dé quet guet-n-eign,
Luc. xi, 23 e zou énep d'eign, — *qui non est mecum contra me est.* »

Hui e hoès open hum obljjet de renoncicin de ol œvreu Satan. Péré-é en œvreu-cé? Er hetechim el lar d'omb : « En œvreu-cé e zou er pécheden de béré en hur solit en diaul dré é dantationeu. » Œvreu en diaul e zou en orgueil, en avariç, er baillardiah, en ivi, er gourmandis, er golér, er barès. Ne hellér quet renoncicin d'en diaul hemb renoncicin d'é ol œvreu. Pibue-benac e vennehé renoncicin d'en diaul ha gobér er péh e blij dehou, e fondebé guet un dorn er péh e hra guet en dorn aral, ean e béllebé en diaul a vêg, hag ean er galbuebé dré é galon. Hur Salvér Jésus-Chrouist e laré d'er Juiffèd : « Hui e bra œvreu bou Tad..., hui e hoès aveit tad en diaul, p'en d'é gùr é vennet go-
Joan. viii, 41-44. bér é volanté. — *Vos facitis opera patris vestri... vos ex patre diabolo estis, et desideria patris vestri vultis facere.* »

Aufin hui e hoès hum obljjet de renoncicin de

vobanceu en dianl. Péré-é er bobanceu-cé ? Er hatechim el lar hoah : « Bohanceu en diaul e zon en assambléieu, er hrolleu, en divertissemanten dihuennét, er hnstumen fal, er vamitéien ag er bed a béré en hnm ohervij en diaul eit hun trompein hag hur hol. »

Bont e zon un difforh étré œvreu en diaul hag é vobancen : œvreu en diaul e zon perpet fal, p'en dé güir é mant péhedeu ; bobancen en diaul n'en dint quet perpet péhedeu, mæs ind e zon el hessan en occasion a nehai. Èl-cé er hrolleu publiq groeit hemb honestis hag hemh respet orbet eid en déien consacret de Zoné ; en assambléieu é péré en hnm zastumér nonpas aveit pedein er Sænt ha goulen ou intercession, mæs aveit hnm zivertissein ; en hantis a dnd youanq rai hardéh en eil doh éguilé, er hraguerisseu dré béré é clasquér plijein d'en dnd ; el leinnereah ag el livreu péré e zou bet groeit nonpas aveid instrujein, mæs aveit dallein er sperèd ha corromplein er galon ; en hantis ag en tavarneu é péré quement a dud e ancoéha on sperèd hag on ræson. D'en dud taulet d'er bohancen-zé é laré sant Pièrr Chrysolog : « Er ré e ven hum zivertissein guet en diaul ne helleint quet bout eurus guet Jésus-Chrouist. — *Qui jocari voluerit cum diabolo non poterit gaudere cum Christo.* » Pihue-benac en dès renonciet d'er péhèd e zeli ehué renoncieìn d'en occasioneu a nehon, rac, e lar d'omb er Sperèd-Santel, « pihue-henac e gâr en danjér e gouéhon èn-hou, — *qui amat periculum in illo peribit.* » Eccli. III, 27.

Chetu de hetra e hoès hum oblijet de renoncieìn dré er promesseu solannel ag hou pâdiènt. Sellet erhat pet güéh e hoès manquet dehai, hui e houlennou pardon guet Doué ag hou manquemanteu,

ha hui e gueméron er ferm propos de vont fidéloh de hourheméneu hou Toué én amzér de zonnèt; rac hui e hoés hoah hum oblijet de guement-cé dré er promesseu ag hon pâdient.

Ur hroaidur n'en dès chet hoah hum aquittet ag ol é zevérieu é quevér é dad, p'en dès cesset ag en anjuliein, p'en dès pelleit doh er ré en offanç hag e ven drong dehon; ean e zeli open er bâreim, aboeissein dehou, ha gohér ol er péh e bra plijadur dehou. Hama, ur hrechén ehué n'en dès chet groeit erhoalh p'en dès renoncieit de Satan ha d'é gansotéd; ean e zeli hoah cârein Doué, aboeissein dehou én ur virèt é hourheméneu ha ré en Ilis; er pedein de vitin ha de noz, santefiein en dé ag er sul dré œvreu a zevotion hag a religion, ha pratiquein er vertuyeu en dès hur Salvér ansaignet d'omb dré é gonzeu ha dré é exampl. Hag aveit quement-cé hur Salvér en dès promettet d'omb é bræg ér vuhé-men. N'en dès chet graiteit t'omh é varaonis ér bed-men. Chetu perac ni hun nès de boénièin ha de gombattal. Mæs er grechénion vad n'en dint quet quer malearus èl ma ven en dud fal larét: mar on dès poénieu, Jésus-Chrouist e honér caijein é gonsolationen doh-t-hai, é trétant ma ou recompançon dré ur bonheur éternel.

— Pe oé bet bâdéet Adalgis, roné er Frisonéd, Ebroin, ministr a Franç, e bras dehon er promessen çaëran a enr hag a argand mar venné réñonciein d'er fé a grechénéah. Mæs Adalgis e danlas é liber én tan é presanç ol en dnchentiléd ag é balæs, hag ean e laras er honzen-men: « Él ma losq er papér-cé, él-cé ehné é losquou pihue-benac e dorr en alliang en dès groeit guet é Zoué. » Pligét guet Doué ma vehé ol er grechénion quer fidel de zerhel

doh er promesseu ag ou bâdiènt ! Hun mam santel en Ilis n'hi dehé quet de oulein ar dalledigueah quement a vugalé péré e vihue èl pe ne veheint quet bâdéet. Ni crechénion fidel, laramb guet en Entru de Geramb péhani e stouyas izel ar vord er Jourdæn aveit renebuéein de Zoué er promessen ag é vâdiènt : « Men Doné, Doué ol buissant ha madeleahus, él léh-men memb é péhani me Salvér Jésus-Chroust en dès vennet bout bâdéet, me za aveit renebuéein guet humilité er promessen a mem bâdiènt : me renonci de Satan, d'é vobancen ha d'é ol œvreu ; ha mé hum ra d'oh agrén, ô men Doné, aveit hon cârein hag hon chervijein betag er momand dehuéhan a mem huhé. »

---

## QUENTEL VIII.

### AR EN EFFÈDEU AG ER VADIÈNT.

*Effundam super vos aquam mundam, et mundabimini ab omnibus inquinamentis vestris.* Ezech. XXXVI, 25.

Me scüillou ar-n-oh un deur pur, ha hui e vou golhet a bep sort couciadur.

Goudé m'hun nès promettet de Zoué renoncein d'en diaul, d'é vohanceu ha d'é ol œvreu, goudé m'hun nès promettet mirèt gourheméneu Doué ha ré en Ilis, ha bihuein èl guir grechénion, Doué e goussant bur hemér aveid é vugalé én ur rein d'omh é bræçeu ér sacremant a Vâdiènt. Ag er græçen-cé é conzéamb hiniboe.

Er péh e zisco d'omb er vertu bag en excellanç ag er sacremant a Vâdiènt e zou en effèdeu admirabl e bra ér ré er recen. En effèden-cé e zou particulièr d'er sacremant-men, ha ni e bel ou dastumem é puemb principal.

De guetan, er hræç ag er Vâdiènt e ziverch ol er pébedeu, originel pé actuel, én ur fæçon m'en dé en inean nætteit a bep sort couciadur dré en deur ag er Vâdiènt, revé er péh e zou merchet d'omb ér promess-men en dès groeit t'omb en
Ezech. XXXVI, 25 Eutru Doué : « Me scùillou ar-n-ob un deur pur, ha hui e vou golhet a bep sort couciadur. » Sant
Rom. VI, 3-11. Paul e lar d'omb ehné : « Ni péré e zou bet bâdéet é Jésus-Chrouist, ni e zou bet bâdéet én é varhue. » Hag ur momand goudé ean e lar : « Considéret enta penaus é oh marhue d'er péhèd hag é vihuet bermen aveit Doué é Jésus-Chrouist hur Salvér. » Dré er honzeu-cé sant Paul e verch d'omb penaus mab-dén e varhue d'er vuhé ancién ag er péhèd dré er vâdiènt péham el laqua de gommancein er vuhé nehué ag er hræç. Hama, quement sort péhèd e zou e aparchant d'er vubé ancién-cé. Er Vâdiènt enta e ziverch quement sort péhèd e zon. « Hur gannedigueab revé er horv ne ra d'omb meit er péhèd originel, emé sant Augustin, mæs hur gannedigueah spirituel e ra d'omb nonpas hemb quin er pardon ag er péhéd originel, mæs ehué er pardon ag ol er pébedeu péré e zou bet commettet dré libr volanté mab-dén. »

D'en eil, er hræç ag er Vâdiènt e ra er remission antiér ag er boén dehet d'er péhèd, én ur fæçon m'é ma delivret en bani e zér a vâdéein, nonpas hemb quin ag er boén éternel dehet d'er péhèd hag ehué ag el limbeu, mar dé croaidur; pé

ag en ihueru, mar dé deit d'en ouaid a ræson, mæs ehué ean e zou qùit ag er boéu tamporel deliet d'er péhèd, poén e zehér d'en ordinær andur ér bedmen, pé ér purgatoér. Cheta perac ne rèr quet pénijen erbet d'hobér d'en bani bâdéet; en difforhcé e zou d'hobér étré er Vâdièut hag er Bénijen : Er Bénijen e ra ehué er pardon ag er boén éternel deliet d'er péhèd, mæs ne ra quet perpet er remission ag er boén tamporel deliet debou « d'er ré péré, hemb grad-vad a bræç Doué ou dès receuet ér Vâdièut, e zou bet hardéh erhoalh aveit affijein er Speréd-Sautel ha coucieiu a nehué tampl en Eutru Doué. » En llis e ansaigu d'omb penaus « er Vâdièut e ra d'omb er pardou a guement péhèd e zou, originel pé actuel, hag ebué er remission a guement poéu e zou deliet dehou eid eu offanç e hra de Zoué ; n'en dès chet enta satisfaction erbet de rein d'er ré e za a vout bâdéet, a balamort d'ou féhedeu tremeinet; mæs mar marbuant goudé ou bâdièut, é raug ou dont commetteta uehué er péhèd, iud e ya aben-caer d'er baraouis aveit gùélèt Doué fâç-oh-fâç. »

Conc. Trid.

Decret. ad Arm.

Er ræson a guement-cé, emé saut Thomas, e zou rac er mérit a Bassion hur Salvér Jésus-Chrouist e zou reit de vab-dén dré er Vâdièut èl p'en debé andoret ba marhuet ean-memb, revé er péh e lar d'omb sant Paul : « Mar d'omb marhue guet Jésus-Chrouist, ni e grèd é vihuehemb ehué guet-hou. » Hama, Passion hur Salvér Jésus-Chrouist eu dès groeit satisfaction erhoalh aveit péhedeu ol en dud. Pibue-benac e receu er Vâdièut e zou enta qùit ag ol er poénieu deliet d'é béhedeu tremeinet, just èl p'en dehé ean-memb groeit satisfaction aveit-hai ol. »

Rom. vi, 8.

Neoah Doué, dré er Vâdièut, ne lam quet guet

er brechén er blinhuédeu, er misérieu nag en drougueu aral ag er vuhé-men.

De guetan, eit ne glasquou quet en dud er vâdiènt dré en espéranç ag er madeu presant, mæs hemb quin dré en espéranç ag er madeu ag en éternité.
I Cor. xv, 19. « Mar n'espéramb é Jésus-Chrouist meit aveid er
vuhé-men, emé sant Paul, ni e zou er 'ré maleurussan ag ol en dud. » Doué én dès neoah mar-a-buéh délivret mab-dén a certæn drougueu ag er vuhé-men, èl ma hras aveid en ampeleur Coustantin péhani, dré er vâdiènt, e oé bet guelleit ag er blinhuèd a lovrereah dré béhani é oé dalhet. Mæs Doué e zélivr perpet ag en drougueu ag er vuhé aral péhani e zou éteruel.

D'en eil, eit rein d'omb d'autand penans, mar anduramb guet patiantèd er poénieu ag er vuhé-men, ni e véritou ur recompanç brassoh ér vuhé aral.

D'en drivèd, rac er misérieu ag er vuhé-men hun distág doh er bed-men, hag hul laqua de huannadeiu arlerh er vuhé aral é péhani ne vou quet mui a souffranç.

D'er buarvèd, eit ma vou er mampreu hanval doh ou fèn. Jésus-Chrouist, péhani, épad é vuhé, en dès bet d'audur er beuranté, en drougueu hag er
Rom. viii, 17. poénien brassan betag er marhue ag er groéz. « Ni
e zou héritерion Doué hag héritерion guet Jésus-Chrouist, emé sant Paul, mæs hemb quin mar anduramb guet-hou, eit bout glorifiet ehué guet-hou. »

D'en drivèd, er bræç ag er Vâdiènt e chom én inean. Dré er vertu ag er bræç-cé, en hani bâdéet, a groaidur d'en diaul èl ma oé, e za de vont croaidur de Zoué, brér de Jésus-Chrouist

ha tampl er Sperèd-Santel. Gnet er hræç, en hani bâdéet e recen er fé, en espéranç hag er garanté, ha donæzonen aral er Sperèd-Santel. « Er vâdiènt en dès er vertu d'hohér ag er ré er receu mampreu de Jésus-Chrouist, » emé sant Augustin; hama, el leindèd ag er hræç hag ag er vertu e rid ag hur Salvér Jésus-Chrouist, péhani e zou er pèn, é ol er mampreu, revé er péh e lar d'omb sant Yahan: « Ni hun nès ol recenet ag el leindèd ag é hræcen, — *de plenitudine ejus omnes nos accepimus.* » Penaus enta é hel hont cavouèt tadeu ha mamen péré, en ur durul termén hemb ræson de vâdéein ou bugalé, ou forb él-cé a hræçen quer précius en Entru Doné ! Joan. I, 16.

D'er bnarvèd, er hræç ag er Vâdiènt e verch én inean er haractoér a grechén. Er haractoér-cé a béhani hun nès déja conzet, e zou ur merch spirituel scribnet é inean er hrechén én ur fæçon ma ne von quet guellet jamæs en diverchein pas memb dré en desertereah ag er fé. Chetu perac er Vâdiènt ne hel bout receuet meit ur huéh; rac er haractoér-cé, ur uéh receuet, e chom én inean de virhuiquin.

Anfin ! er buembvèd effèd ag er Vâdiènt e zou en droèd e ra d'omb d'er gloér éternel. Èl ma antréér dré er Vâdiènt én Ilis péhani e gombat ar en doar, hag é tér, èl hé mab, de vout lodèc én hé madeu, mar bihnér èl ur gùir grechén, ha mar ahoeissér d'er ré hi hondui a berh hur Salvér Jésus-Chrouist, èl-cé ehué dré er Vâdiènt é receuér en droèd d'er gloér éternel mar bihnér revé el lézen a grechéneah ha mar marhuér ér stad a hræç Doué. « Er Vâdiènt, emé sant Thomas, e ziverch quement pébèd e zou, hag e bardon quement poén e zou dehet dehon. Er Vâdiènt enta e zigueor d'omb en nor a ranteleah

en nean ; rac digueor d'omb en nor a ranteleah en nean e zou lemel er péh e barra a antréein én-hi. Hama, n'en dès meit er péhèd hag er boén dehet dehou hag e harra doh-omh a antréein ér ranteleah eurus-cé. Chetu perac en Aviél revé sant Lucas e lar d'omb : « Pe oé bet bâdéet hur Salvér, en nean
Luc. III, 21. e zigueoras, — *apertum est cœlum.* » Quement-cé e zisco d'omb, emé en dén santel Bèd, er vertu ag er Vâdiènt. Pe sorti unan-benac ag en deur ag er Vâdiènt, én nor a ranteleah en nean e zou digueoret dehon. » Chetu en effèdeu admirabl ag er sacremant a Vâdiènt. Hama, pihue e gredehé é hel un tad a famail condnyein é groaidur d'en davarn a zihr er funç sacret a Vâdiènt, é péhani en dès recenet donezoneu quer précius ? Ur gomportemant quen dijanj e zou ur manq a respet é quevér er sacremant hag un diaboeissanç diræzon de ordrénanç en escob péhani e lar d'omh : « Ni e zihuen gronç a gassein ur hroaidur d'en davarn é raug pé gondé é Vâdiènt. »

Ur missionér ag en Amérik en doé instrujet ha bâdéet un dén gouhne péhani e ziscoé en dout dispositionen drès-ordinær. Goudé en dout er bâdéet ha reit dehou er gommunion santel, er missionér e yas pêlloh de honni ineaneu de Jésus-Chronist. Ur blai gondé, er missionér e zas hoah d'el léh é péhani en doé convertisset en dén gouihue-hont. Hennen en hum hressas de vonnèt de gavouèt er bélég e sellé èl é dad, hag ean er pedas de vonnèin reit dehon hoah er gommunion santel. « Me zou contant a rein d'oh er gommunion, emé er missionér, mæs hui e zeli covessat é raug ahoel er péhedeu marhuel a béré e hoès hum rantet cablus a houdé hou pâdiènt. » — « Petra, me zad, e rescondas en dén-cé dehon forh sonéhet, hui e grèd é hès crechénion

péré, goudé hout bâdéet, ha goudé on dont receoet corv hur Salvér Jésus-Chrouist, e zou ingrat erhoalh eid en offanceiu dré er péhed marhuel? Hama, trugaré Doué, ne gredan quet e mès commettet péheden ag er sort-cé. » Hag can e ouilé doh hum accusein ag er péheden distéran. Er missiouér e drugairéquas Doué é huélèt peuaus é ma câret ha chervijet dré ineanen mad ha fidel memb é misq er bobl en gouthuan ag er hed. — Ni huu nès ni ehuë receuet er græcen-cé én huu bâdièut : Péh implé hun nès-ni groeit a uchai queutéh él ma omh bet deit d'en ouaid a ræsou? Maleur d'omh! rac en dud gonihoe a væz-bro e vou hur houdannatiou é dé er jujemant. Hur Salvér Jésus-Chrouist e hellehé hoah larêt d'omh er peh e laré gûéharal de zihne goér péré ne venneut quet pourfitein a bræç Doué : « Maleur d'oh Corozaïn, maleur d'oh Bethsaïda, rac pe vehé bet er miracleu e hoès hui gûélet groeit é Tyr hag é Sidou, er ré-men a houdé gûerço ou deh é groeit pénijen ér sah hag él ludu. Chetu perac ehué me lar d'oh penaus Tyr ha Sidon e vou trettet guet bihannoh a rustoni eid oh, é dé er jujemant. » Ah! inouramb enta huu hanhue a grechéu, a dud consacret de Jésus-Chrouist, dré ur vuhé réglet ha crechén. Matth. xi, 21-22.

Ni e lein é buhé saut Loeis, roué a Frauç penaus en doé receuet er Vâdiént én ur barrœs étal Paris, hanhuet Poissy. Sèl gûéh ma hum gavé de vonuèt d'er barrœs-cé, eau e drugairéqué Doué ag er bræç eu doé reit dehou én ilis-cé. Hag can en doé quement a respet aveid er sacremant a Vâdièut ma venné hout galhuet Loeis a Boissy, ha uonpas Loeis a Baris. Pe oé bet gouleunet guet-hou er ræson a guemeut-cé, eau e laras penaus é Paris en doé

aquesset en droèd d'azéein ar en trôn a Franç, mæs é Poissy, ean en doé receuet en droèd d'azéein ar en trôn éternel a ranteleah en nean. Chetu chué en istim e zeliamb bnr bont aveit hun banbue a grechénion, mar vennamb bout hanànet un dé dré hur Salvér aveit hériterion er baraouis. Amen.

## QUENTEL IX.

### AR ER SACREMANT A CONFIRMATION.

Act. VIII, 15-17. *Oraverunt pro ipsis ut acciperent Spiritum Sanctum... tum imponebant manus super illos et accipiebant Spiritum Sanctum.*

En apostolèd e hedas ert m'ou dehé receuet er Sperèd-Santel... Ind e laqué enta ou deourn ar nehai, hag ind e receué er Sperèd-Santel.

Ni e gonzon hinihue ag en eil sacremant péhanì e zou er Confirmation; ha ni e examinou petra-é er Confirmation, péré-é en danné bag er façon ag er sacremant-men, pihue e hel confirmein, ha pihue e zeli bout confirmet.

II. — Er Confirmation e zou ur sacremant péhani hnr groa crechénion parfæt, dré ma receuamb énhou er Sperèd-Santel guet é ol donæzonen. — Pé boah gùel : er Confirmation e zon ur sacremant en dès hnr Salvér Jésus-Chronist institnet de gresquat er hræç ér ré bâdéet, ha de rein dehai open

nerh er Sperèd-Santel eit credein ferm hag avouëein ou fé guet hardéhtèd.

Er Gonfirmation n'en dé quet ur cérémoni vœn, mæs ur gùr sacremant, revé er péh e ansaiga d'emb er honcil santel a Drant : « Pihue-benac e lar penaus confirmation er ré bádéet e zou ur cérémoni vœn, ha nonpas ur gùr sacremant, revou milliguet. » Er sacremant-men e zou hanhnet Confirmation, rac ma crihua er hrechén ér fé, ha m'er groa crechén parfæt ; ean e zou hanhnet ehué mar-a-hueh sacremant en oleñu sacret, rac ma hra en escob sin er groéz guet oleñu sacret ar tâl en hani e gonfirm.

Bout e zou un disforh bras d'hobér étré er Vâdiènt hag er Gonfirmation : en danné hag er fæçon ag er Vâdiènt n'en dint quet er memb guet en danné hag er fæçon ag er Gonfirmation ; er ministr n'en dé quet er memb, hag en effèdeu e hra en neu sacremant-men e zou ingalemant disforhet. Ël-cé, dré er Vâdiènt ni e zou gannet d'ur vuhé nehué, dré er Gonfirmation ni e za de vout tud parfæt ; dré er Vâdiènt ni e zou arolet ét sondardèd Jésus-Chrouist, dré er Gonfirmation ni e receu en armeu necessær de gombattäl ; dré er Vâdiènt ni e zou nættéit ag hur peheden, dré er Gonfirmation ni e zou crihuëit ér vertuyen a grechéneah. Sellet na brasset-é bet madeleah ha furnæz hur Salvér Jésus-Chrouist é instituein en neu sacremant-men ! Ni e oé conéhet ér vouillen ag er péhèd, Jésus-Chrouist, dré zeourn en Ilis, hun ten ag er vouillen-cé dré er vâdiènt, péhani e gaéra hun inean én ul laquat én-hi er hræç ; mæs él m'é ma bet hun natur coucìet ha blesset dré er péhèd orijinel, hi e chom attàu, goudé er vâdiènt læn a hoannedi-

gueah ; Jésus-Chronist e za de rein d'omh un nerh nehué, d'hnn armein dré en oleàu hag er baum ag er sacremant a Gonfirmation. Hag èl-cé er Vadiènt e ra d'omh er vnhé, er Gonfirmation e ra d'omb en nerh.

II. — En danné ag er sacremant a Gonfirmation e zou en oleàu, composet a ivl olivèd hag a vaum, ha consacret dré en escoh.

En ivl, emé sant Thomas, e aenofi græç er Sperèd-Santel péhani e zou reit guet larganté ér sacremant-men, hag e gribua inean er fidéléd. Èl-cé
Ps. XLIV, 8. er Scritur e lar ag hur Salvér : « Ean e zou bet
consacret dré en ivl ag er joé, a rac m'en doé receuet er Sperèd-Santel én ur fæçon plénièr. Opèn, èl ma laqua en ivl er horv de splannein ha de luhein, èl-cé ehué en oleàn santel ag er Gonfirmation e senefi er splandér ag ur gousciànç vad hag er burtèd a vuhé e zeli en dout quement crechén e zou. Mæs en oleàu sacret e zon composet ehué a vaùm. Er baum e senefi er frond huéc péhani e za ag ur brud mad. Er baum péhani e daul nr frond agréabl ha huéc e zisq d'omh enta penaus er fidéléd, gondé on honfirmation, e zeli turul é peb léh er frond huéc ag er vertuyeu a grechéneah, é rein er acùir vad d'en ol, én ur fæçon ma helleint larèt guet en apostol sant Paul : « Ni e zon dirac Doné er frond
II Cor. II, 15. huéc a Jésus-Chrouist. — *Christi bonus odor sumus*
*Deo.* » Open, er haum en dès ehué er vertu de hoarantein en treu doh er gorruption ha doh er breinadur. Hama, er vertu-cé en dès ehué er Gonfirmation péhani e hra d'er fidéléd er hræç de hoarn æssoh on innoçanç ha d'hi goarantein doh er gorruption ag er péhèd. Hama, en neu dra-zé a béhani é ma composet en oleàu, de larèt-é, en

ini péhani e senefi er harfæstion a ziaharh, hag er baum péhani e senefi er harfæstion a zianvæz, e ziscq d'omb ur hrechén parfæt. Rac aveit hout parfæt, ne zeli quet hemb quin en dout en ivl ag er hræç én é inean, ean e zeli en dout open er baum ag en œvreu a zianvæz, ha discoain tro-ha-tro dehou er scùir vad hag ur gomportemant santel.

En oleàu e zeli hout consacret dré en escoh é raug ma chervij eid er Gonfirmation, a vihannoh ne vehé quet a sacremant. É mar-a-unan ag er sacremanteu, Jésus-Chrouist en dès instituet ha santefiet ean-memb en danné a nehai. Èl-cé n'en dès chet bum gontantat de verchein en deur eid en danné ag er vâdiènt, én ul larêt : « Pihue-benac Joan. III, 5.
ne vou quet bet gannet a nehué dré en denr ha dré er Sperèd-Santel, ne hel quet antréein é ranteleah en nean, » ean e santeflas ean-memb en deur dré é vampren sacret pe vennas bont hâdéet én deur; er péb e bra de sant Chrysostom larêt : « Jamæs en denr ag er vâdiènt n'en dehé bet er vertu de ziverchein péhedeu en dud, pe ne vehé quet bet santefiet dré en attouchemant a vampren sacret hur Salvér. » Èl-cé hoah ér sacremant adorabl ag en Autér, hur Salvér en dès choéjet ha beniguet ean-memb en danné, dré en implé en doé Matth.
groeit ean-memb ag er bara hag er gùin, eid on XXVI.
chanjein ên é gorv sacret hag én é hoaid précius, Luc. XXII.
mæs hur Salvér n'en dès chet consacret ean-memb en danné ag er gonfirmation, péhani e zon en oleàu; ean en doé lausquet er sourci-cé guet é Apostolèd, ha guet er ré e zon deit ou goudé, de larêt-é en escohèd. Chetu perac en escohèd e gonsacr en oleàu é raug ma chervij eid er gonfirmation. Hag èl ér sacremant ag en Autér, er bara

goudé er gousécration n'eu dé quet mui bara ordinær, mæs corv hur Salvér, ël-cé ehué eu ivl hag er baum goudé consécratiou en escob, n'en dé quet mui ivl na banm ordinær, mæs oleàu sacret péhani e houlen er brassan respet ag hun perh. En escob er bousacr guet solaunité Rieu hemb-lid, rac credeiu e hrér penaus hur Salvér, én dé-cé, en doé ansaignet d'é Apostolèd er fæçon d'er gober. Sant Fabien e lar d'omb : « En dé-cé, hur Salvér Jésus-Chrouist, goudé en dont coéniet guet é Apostolèd, e ansaignas dehai gobér en oleàu, él m'en dès er ré e zou deit én hur raug en disquet ag en Apostolèd hag en ansaignet d'omb-ni. » Él-cé enta eu danné ag er sacremant a Gonfirmation e zou en oleàn composet a ivl hag a vanm ha consacret dré en escob.

III. — Er fæçon ag er sacremant a Gonfirmation e gonsist ér houzen-men e lar en escob én ul laquat én oleàu sacret ar tàl eu hani e gonfirm : « Mé hou merch dré sin er groéz, ha mé hou confirm dré en oleàu ag er salvedigoeah, é banhne en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. Amen. »

Honnéh-é er fæçon requis aveid er sacremant a Gonfirmation. Hag én effèd, él er fæçon ag an dranaturel e ra dehou é espèç, él-cé ehué er fæçon ag ur sacremant e zeli comprenein ol er péh e gonstitu é espèç, ol er péh e isphiq é natur hag é susbtanç. Hama, ni hun nès laret penaus er Sperèd-Santel e zou rest dré er Gonfirmation aveit crihuat er hrechén ér hombat spirituel. Tri zra e zou enta necessær aveid er sacremant-men, hag eu tri zra-cé e zou comprenet ér honzeu ag er fæçon. Er betan e zou en Drindéd Santel péham él, péhcaus e ra nerh er Sperèd-Santel én ur fæçon pié-

niér ; er péb e zon comprenet ér honzen-men : « É hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. » En eil e zou en nerh spirituel-cé reit d'er hrechén aveid é salvedigueah dré er moyand ag er sacremant, er péh e zon merchet ér honzen-men : « Mé hou confirm dré en oleàu ag er salvedigueah. » En dravèd e zon er sin dré béhani é ma merchet en hani e ya de guemér é léh é misq soudardèd Jésus-Chrouist, èl ma vé merchet er soudardèd ag er bed-men dré sin en hani on hommand. Quement-cé e zisq d'omb er honzeu-meu : « Mé hou merch dré sin er groéz. » Er sin-cé e zou én effèd en hani dré béhani hur pèn hag hur mæstr en dès gouniet er victoér, èl m'el lar d'omb sant Paul : « Jésus-Chrouist en dès distrujet er santanç a gondannation douguet énep d'omb a halamort de hé-hèd Adam, ean eo dès-hi roenguet hag hi stâguet doh er groéz. » Hag èl-cé er honzen-men : « Mé hou merch dré ain er groéz, ha mé hou confirm dré en oleàu ag er salvedigueah, é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Saotel, » e zou er fæçon e jauj doh er sacremant a Gonfirmation. Colos. II, 14.

IV. — Er ministr ordinær ag er gonfirmation e zou en escob hemb quin. « Pihue-henac e laron, emé er honcil santel a Drant, pihne-henac e larou penaus er ministr ordinær ag er gonfirmation n'eu dé quet en escob hemb quin, mæs ne vern péh bêlég simpl, revou milliguet ! » Un Tad santel er Pab e lar d'omb ehué : « Permettet-é d'er vélean, pe vâdéant, guhér ar er ré hâdéet un nouïen guet en oleàu consacret dré en escob, mæs paa d'ou merchein ar ou zâl dré er memb oleàu ; honnéh-é ur garg péhani e apparchant d'en escob hemb quin pe ra er Sperèd-Santel. » Neoah pe vehé necessité,

ur bélëg e hellehé guet oleàu consacret dré en escuh confirmein er grechénion, mar en dès bet er bouvoér apécial-cé a berb en Tad santel er Pab péhani e ra mar-a-huéh er bouvoér-cé d'er vissionerion a væz-bro, é péh léh n'en dé quet ataq en escobèd.

Eu escob e zon er ministr ordinær, rac èl m'é ma er gonfirmation parfætion ihuellan er brechén, d'er ministrèd ihuellan ag en Ilis é apparchant hi rein. É bonticl ur peintrour, ol er bautrèd michérerion e zivras el labour, e laqua el libue, e beint en dillad, mæs er mæstr hemb quin e draç en dro ag er fâç, en touch a nehué, hag e ra debou er barfætion; er memb tra, pe sânér un tampl pé ur palæs, d'er mæstr maçon é apparchant rein dehai en dehuéhan parfætion. Hama, chetu chué er péh e vé groeit amen; rac, emé sant Thomas, dré er vàdiènt mab-dén e za de vout un ty spirituel, hag en ty-cé e zou sàuet dré zeourn er vêlean. Mæs dré er gonfirmation é receu en ty-cé ur vràuité nebné, en achimant ag é barfætiou, hag en hum gav de vout consacret eit mad èl tampl er Sperèd-Santel. Hama, er barfætion dehnéhan ag en tampl-cé e aparchant drest peb tra d'er ministrèd ihuellan ag en Ilis, de larèt-é d'en escobèd.

V. — *Pihue e hel bout confirmet?*

Pibue-benac e zon bet bâdéet e hel recen er sacremant a Gonfirmation. Er gonfirmation é hel bout receuet pe vér deit d'en onaid a ræson, rac nezé é commauç en diaul, er bicg hag er bed tantein ineaueu er grechénion, hag é beliér comprenein en dispositioneu e boulen er sacremant-men. Mæs en escob, aveid ur ræson just, e hel avancein pé tardein er gonfirmation, ba chetu amen er péh

e zou merchet é ordrénancen en escob a Huénèd : « Hemb ur bermission spécial ag hun perh, hanni ne vou receuet d'er gonfirmation, mar n'en dès groeit é guetan communion. »

Deustou ma hellér bout salvet hemb recen er gonfirmation, en ol e zeli recen er sacremant-men, rac er Scritur e lar d'omh : « Hanni ne vou salvet, mar n'en dès combattet mad. — *Non coronatur, nisi qui legitime certaverit.* » Hama, danjerus-é monnèt d'er hombat, pe ne vér quet armet mad ; ñuez-é gounn er victoér hemb er secour a ol nerh er Sperèd-Santel, hag en nerh spirituel-cé e zou reit t'omh ér gonfirmation. Open, èl ma houlen en natur ma cresquon ha ma crihuon mab-dén, betag en ouaid parfæt, èl-cé ehué en Ilis e ven ma tei hé bugalé hâdéet de vout crechénion parfæt dré er gonfirmation. Anfin, un dairvèd ræson péhani e zeli hun douguein de recen er gonfirmation e zou er gloér brassoh en dou er ré confirmet é ranteleah en nean. Sant Thomas e lar d'omh : « Er vugalé memh péré e varhue arlerh on dout recenet er gonfirmation, e joeissou é ranteleah en nean ag ur gloér hrassoh, rac m'ou dès receuet ar en doar græcen Doué guet mnyoh a larganté. » Èl-cé, bout e vou ér gloér ag en nean, étré er ré confirmet hag er ré n'en dint quet, quement a guêmh èl ma hès ar en doar étré ur hroadur hag étré un dén én é vésnt. Sant Clémant e lar d'omh enta : « En ol e zeli hum hressein de vout gannet a nehué, ha de hobér hum verchein dré en escoh, de larèt-é, de receu er hræç ha seih donæzon er Sperèd-Santel, a vihannoh en hani e lausquehé er sacremant-men a costé dré zisprisanç pé dré lizidantéd, n'en dé quet possibl dehon hout ur hrechén parfæt, II Tim. II, 5.

èl m'en disq d'omh aant Plèrr hag en Apostolèd aral péré ou doé er recenet a Jésus-Chrouist ean-memb. »

— Ni e lein é hnhé sant Maurll, escoh a Angers, un dra drès ardinær. Un dé, èl ma hé de gommancein é overen, ean e hnélaa é tostat dehou ur voès guet ur hroaidur goal-glan étré hé divréh. Hi en doé bet er hroaidur-cé dré er moyand a hedenneu er sant-men, hag hi e venné m'en dehé er honfirmet, rac ma oé é danjér a varhue. Sant Maurll e bromettas dehi en dehé er honfirmet quentéh arlerh é overen. Mæs hir e oé bet overen er sant, hag er hroaidur e varhuas é raug ma oé achibue. En escoh aantel e hanàuas penaus é oé dré é faut é oé bet forhet en mean-cé ag er hræç ag er gonfirmation, hag ean e gueméras quement a anqum a guement-cé, ma vennaa quittat é escohty eit monnèt d'hohér ur bénijen rust ha calet. Chetu-ean enta é amharqnein, hemh gont d'er fidélèd ag é escohty, aveit monnèt d'nr vro aral, hag ean en hnm gondannas de chervijein de jardrinour é ty un eutru ag er vro-cé. En escoh santel e chomas inou seih vlai, hag ean en doé het calz d'andur ér vichér e hré. Ean e cheleuas ér fin doh dareu er fidélèd ag é escohty péré, dré er hlasquein erhoalh, en doé ean cavet, hag ind er honjuré de retornein guet-hai. — Quentéh èl ma arrihnas ér guér a Angers, sant Maurll e yas de visitein bé er hroaidur-hont péhani, dré é faut, e oé marhue hemh hout confirmet. Er heden e hras mou e oé het quer grèdus ha quer herhuidant, ma oé het cheleuet guet Doué péhani e rantas en hani marhue d'er vnhé. Er aant er honfirmas aben-caër, hag e vennaa ma vehé bet hanhuet én amzér de

zoanèt, René, de larèt-é gannet dihue huéh. Hama, René e oé bet dessàuet guet quement a sourci hag a vertu, ma véritas hout consacret escob arlerh hag é léh sant Mauril péhani e oé het é vestr hag é dad spirituel. Chetu penaus hun nès bet sant René.

---

## QUENTEL X.

### CÉRÉMONIEU HAG EFFÉDEU ER CONFIRMATION.

*Charitas Dei diffusa est in cordibus nostris per Spiritum Sanctum qui datus est nobis.* Rom. V, 5.

Caranté Doué e zou bet scùilet guet larganté én hur haloneu dré er Speréd-Santel péhani e zou bet reit t'omb.

Ni hun nès gùélet petra-é er gonfirmation, en danné hag er fæçon ag er sacremant-men, ha nezé ni hun nès examinet pihue e hel confirmein ha pihue e zeli bout confirmet. Ni e examinon hinihue er cérémonieu ag er gonfirmation hag en effèden e hra én hani hi receu guet en dispositioneu requis.

I.— Aveit confirmein, en escob e verch sin er groéz guet oleàu sacret ar tàl en hani e gonfirm én ul larèt : « Mé hou merch dré sin er groéz, ha mé hou confirm dré en oleàu ag er salvedigueah, é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Speréd-Santel. » Nezé ean e ra ur jottad d'en hani confirmet, hag e lar dehon : « *Pax tecum*, — er peah

revou guet-n-oh ! » De guetan, en escob e verch sin er groéz guet en oleàu sacret ar tâl en hani e gonfirm, eit ma tiscoei en hani confirmet, dré er sin-cé, é ma ur gùir grechén, ha n'en dès chet méh na doujanç é avouéein Hanhue ha Croéz santel hur Salvér Jésus-Chrouist.

Er sacremant a Gonfirmation e ra d'er hrechén er Sperèd-Santel péhani e za én-hou eid er hrihuat ér hombat spirituel, acelfin ma avouéou guet couraj hag hardéhtèd fé hur Salvér Jésus-Chrouist, memb é creis é anemisèd. Ar en tâl-é enta é teli bout merchet en hani confirmet : de guetan, rac ean e zou merchet dré sin er groéz èl ur soudard e zoug sin en hani er hommand, hag er sin-cé e zeli bout spis de huélèt ; hama, ag ol mampren mab-dén en tâl-é en hani spissan de huélèt, p'en dé gùir é ma perpet disolo. Chetu perac é vé merchet sin er groéz ar tâl en hani e gonfirmér eit ma tiscoei é ma ur gùir grechén, èl en Apostolèd péré, goudé ou dout receuet er Sperèd-Santel e sortias ag er Cénacl é péhani é oent cuhet, aveit hum ziscoein guet hardéhtèd dirac en ol ; d'en eil, ar en tâl é teli bout merchet en hani confirmet, rac en doujanç hag er méh e zou en neu dra péré e barra doh er grechénion a avouéein dirac en ol hanhue ha croéz hur Salvér Jésus-Chrouist ; hama, ar en tâl é huélér drest peh tra merchet en neu santimant-cé, er méh e láqua en tâl de rûein, hag en doujanç el laqua de vilénein ; chetu perac e vé merchet sin er groéz ar er tâl, eit n'en dou quet en hani confirmet méh na doujanç é avonéein croéz ha hanhue santel hur Salvér Jésus-Chrouist. Petra-é én effèd ur hrechén péhani en dès méh é tiscoein é reli-
Rom. 1, 16. gion ? Un dén a nitra. « Ne mèa chet méh ag eu

Aviél, » emé saut Paul. Hag hur Salvér e lar d'omb ehué : « Ur brechén péhani en dès méb a han-an dirac en dud, en hani ne ven quet pratiquein me lézen dré doujanç ag en dud, bama, mé ehué m'em bou méh a nebou, ha m'en dishanànou pe zein guet majesté hag é creis en Ælèd de jujein en dud. — *Qui me erubuerit et sermones meos, hunc Filius hominis erubescet cùm venerit in majestate suâ, et Patris, et sanctorum Angelorum.* » Open, er merch-cé e vé laqueit ar en tâl é fæçon ur groéz, aveit disquein d'en hani confirmet penaus er groéz péhani e zon bet « ur scandal aveid er Juiffèd hag ur folleab aveid er bayannèd, » e bra inour, gloér ha consolation er grechénion, memb é creis en trebilleu brassan ag er bed-men. Luc IX. 26. I Cor. I, 23.

En escob e ra ur jottad d'en hani e gonfirm, aveid aproquein aben-caër é batiantèd hag é gouraj d'andur aveit Jésus-Chrouist. Mar dé gùir é sel en dud ag er bed-men ur jottad èl ur brassan anjuli e hel receu mad-dén, gùir-é ehué penaus ur jottad anduret dré ur brechén aveit hur Salvér Jésus-Chrouist e za de vout aveid en hani bi andur èl-cé ur vamen a hloér hag a inour. Chetu perac hur Salvér e lar d'omb : « Mar hou sco unan-benac ar hou pouguen déhen, presantet hoab dehon en hani clei. » Matth. V, 39.

Èl ur sondard e zeli bout prest d'andur tont, er marhue memb, aveit dihuen é væstr hag é roné, èl-cé ehué ur brechén confirmet e zeli bout prest d'andur tout a balamort de Jésus-Chrouist. Er chonj a guement-cé e zou quen necessær d'omb hinibne èl jamæs, rac ne gleuamb-ni é hudal tro-ha-tro d'omb anemisèd er fé a grechéneab? Ne gleuamb-ui larét penaus casimant é quement hro e

zon er grechénion catholiq e andur er brézel cruellan a berh er rouanné hag er gonvernemanteu ag er bed-men ? En escobèd scarbet ag ou escobtyeu, er vélean scarbet ag ou farrœsien, er grechénion catholiq laqueit ér prison, rac ne vennant quet aboeissein de lézenneu contrel de lézen Doué ha de hani en Ilis ? Hag er grechénion-cé e gutta tout quêntoh eit guerbein ou housciang de houvernemanteu hemb Doué, hemb fé hag hemb lézen ! Ne huélamb-ni hun Tad santel er Pab ean-memb forbet ag é ranteleah ha prisonér én é halæs, ha neoah perpet sonn én é sàn deustou d'é buanuguênd vlai, ha prest de rein é vuhé memb quêntoh eit pleguein d'er revolution péhani n'hanàu na Doué na diaul, pé qnêntoh péhani en dès quemèret léh en diaul aveit gobér brézel é peb bro de sisciplèd Jésus-Chronist ? É mèn en dès er grechénion-cé cavet en nerh hag er houraj surnaturel-cé ? Ah ! ind ou dès receuet ér genfirmation er merch a soudardèd Jésus-Chrouist, en nerh spirituel e za er Speréd-Santel. Pibue e lar d'omb penaus n'hun hon quet ni-memb dobér ag en nerh surnaturel-cé, mar vennamb derhel doh lézen Jésus-Chrouist ? Ne gleuamb-ni bamdé tro-ha-tro d'omb er houzeu er ré criminélan énep d'er religion ha d'hé-ministrèd ; ne huélamb-ni memb é misq er ré péré e zou carguet a hobér el lézen d'omb en inclinationeu fallan, hag en desir d'hobér brézel d'er grechénion catholiq ha d'ou laquat idan en treid, mar guellant donnèt de ben a vout er vistr ? Ah ! dalhamb chonj ag er merch hun nès receuet ar hun tâl, er merch a soudardèd Jésus-Chrouist, hag a pe arrihuon er momand ag er hombat, er momand de zescoein é omb crechénion, ne zoujamb quet

er rê péré ne hellant lahein meit er horv, mæs doujamb en hani e hel turul er horv hag en inean én ihuern. Nezé, goudé hur bont combattet mad, goudé hur bout avonéet hur fé a voéh ihuel, ni e zou éngorto a gavouèt er gùir peah ag er gonsçianç péhani e zon lod er ré e heli lézen Jésus-Chrouist guet couraj hag e andur aveit-hou guet patiantèd. Chetu perac en escob én ur rein er jottad d'en hani e gonfirm e lar dehon : « *Pax tecum*, — er peah revon guet-n-oh !... » Matth. x, 28.

II. — Er sacremant a Gonfirmation e hra hnéh effèd principal ér ré er receu gnet en dispositioneu requis.

De guetan, ean e gresqua er hræç hag er vertuyeu théologal recenet ér vâdiènt. Chetu perac é teliér bout ér stad a hræç Doué aveit recen er sacremant-men ; rac èl n'en dé qnet possibl d'unan marhne cresquat na crihuat, n'en dé quet possibl ehné d'en hani e zon marhue dré er péhèd cresquat è græç Doné ; hag er Sperèd-Santel, e lar d'omb er Scritur, « n'autréou qnet jamæs én un inean criminel péhani e zon sclav d'er péhèd, — *in malevolam animam non introïbit sapientia*, *nec habitabit in corpore subdito peccatis.* » Sap. I, 4.

En eil effèd ag er gonfirmation e gonsist é hobér ag ur hroaidur spirituel un dén spiritnel én é vœnt, ur hrechén parfæt. Er vâdiènt, péhani e ra d'omb en innoçanç hag er burtèd, e lausq én-omb a ziabarh ur goannedigueah vras, p'en dé qnestion a zihuen doh er goal inclinationeu ha doh tantationeu er goal-sperèd ; hama, er gonfirmation e ra d'omh en nerh requis de gombattal énep d'hun anomisèd.

En drivèd effèd ag er gonfirmation e gonsist é

rein d'omb guet larganté donæzoneu er Sperèd-Santel, a héré hun nès conzet ér Symbol.

Er huarvèd effèd e gonsist én nerb surnaturel e ra d'omb d'avouéein hun fé a voéh ihuel hemb méh hag hemb doujanç erbet ag en dud.

Er buemvèd effèd e gonsist ér haractoèr e verch én hun inean, caractoèr péhani ne hel quet bout jamæs diverchet. Chetu perac er Gonfirmation, él er Vadiént, ne hel quet bout recenet istroh eid ur huéh.

Anfin, en huéhvèd effèd ag er gonfirmation e gonsist é rein d'omb ér vubé aral ur som brassoh a hloér.

Chetu en effédeu admirabl e hra er gonfirmation ér ré er recen guet en dispositioneu requis. Me mès deja conzet ag er stad a hræç Doué péhani e zou agrén necesser. Open, red-é bout instrujet ar er gurmoneu principallan ag er religion. Anfin, red-é tostat d'er gonfirmation guet ur fé bihue, un espéranç ferm, hag ur garanté herbmidant aveit Doué ; ha sèl-mui é ma bras en dispositioneu-cé, sèl-brassoh-é ehué er som a hræceu e recenamb én-hi Er ré-zé e zou en dispositioneu requis revé en inean

En dispositioneu revé er horv e gonsist é vout ar yun, mar dé possibl, quement-cé e zou mad ha nonpas requis. Open, red-é hum hresantein d'en escob guet ur gusquemant janjabl hag honest, ha guet ur fàç prop, hum zerhel guet humilité ar en deuhlin, ha gortoz guet respet ha devotion dehué-han bénédiction en escob.

— P'hun nès er bonheur de vout crechénien parfæt, ni e zou crihuoh eid en diaul ean-memb. En ampeleur Julian en abostat en doé groeit un dé un

digueoraj hras aveid offrein ur sacrefiç én un tampl consacret d'er faus douéèd. Ean hum rantas inou guet ol en duchentulèd ag é balæs, hag e ordrénas commancein er cérémoni sacrilèj-cé. Ministrèd en idolèd e assaias enta offrein ou sacrefiç én ul lahein el lonnèd; mæs caër on doé bet gohér, ou houtelleu memh, deuston ma oent bet lnémet mad é rang, n'antréent quet é mampren el lonnèd-cé; hag en tan on doé alumet ar en antér e varhnas én un taul. « Prinç, e laras nezé er ministrèd-cé d'en ampeleur, hun donéèd en dès quittet el léh-men! A dra-sur é hès amen ur hrechén benac péhani e zou bet noniet dré er haum a nehué-çon! » Pe gleuas er honzen-cé, en ampeleur é colér e dorras é gourònen doh en doar, hag ean e houlennas a a voéh ihuel: « Pihne-é en dén hardéh erhoalh eit hum revoltein èl-cé énep d'hun douéèd? sàuét ha dét ém fresanç! » Ha chetn quentéh ur soudard ag é armé é avancein guet vaillantis dirac-t-hon, hag é larèt dehon: « Mé-é, ya, mé-é e laqua amen en diaulèd de greinein dré me fresanç, rac me mès recevet en oleàu sacret ag er gonfirmation! Me zou discipl de Jésus-Chrouist péhani en dès me frenet dré é groéz, m'en hanàn eit me mæstr ha men Doué, ha men hum hlorifi a vout ag é vugalé. Mé-é, pé quèntoh en Doué e chervijan-é en dès arrestet hou cérémoni crimınel. Me mès pedet ém halon hanhue sacret hur Salvér Jésus-Chrouist, hag hon diaulèd e zon het rantet hemh nerh hag hemh vertu. É hanhue Jésus-Chrouist péhani e zou er gùir Doné, ind e zon het palaforcet de monnèt qùit! » Pe gleuaa el langaj ferm-cé, en ampeleur Julian péhani e oé bet hàdéet, hag e hanàué reih mad pouvoér hur Salvér Jésus-Chrouist, e oé bet

goleit a réh ha carguet a spont. Hemb larèt ur gonz, ean e retornas d'é balæs. É huélèt er miraclé, ol er ré e oé present hum laqaas de hlorifiein hur Salvér Jésus-Chrouist èl er gùir Doué. Hama, mar dé quer bras pouvoér er gonfirmation énep d'en diaul, perac é refusehemb-ni ag hum chervijein a nehi eit feahein é lorbaj hag hani é gansortèd péré, dré ou goapereahen, e ven hun distroein a bratiquein en dévérieu ag el lézen a grechéneah ?

---

## QUENTEL XI.

### AG ER SACREMANT ADORABL AG EN AUTÉR.

Joan. VI, 52 *Panis quem ego dabo caro mea est pro mundi vita.*

Er bara e rein-mé e zou me horv eit buhé er bed.

Ag ol er sacremanteu en dès hur Salvér Jésus-Chrouist institutet, n'en dès chet hanni hag e hel bout comparajet doh er sacremant adorabl ag en Autér. Hennen-é er brassan, en excellantan, er santellan ag ol er sacremanteu. Ean e zou èl er fin aveit péhani é tesco hout institutet er sacremanteu aral. Hag én effèd, « er sacremant a Urh e zou bet institutet de rein er bouvoér de gonsacrein er bara hag er gùin; er Vadiènt e brepar dehou; er Gonfirmation e ra é barfætion d'er hrechén eit ma ne vou quet distroeit dré en doujanç na dré er méh a

receu er sacremant-men. Er Bénuen hag eu Nouien a brepar er hrechén de receu èl ma faut corv hur Salvér Jésus Chrouist; Er Briédereah memb e zalh doh er sacremant-men, rac m'é ma er Briédereah er merch ag en union e zou étré Jésus-Chrouist hag é Ilis, union péhani e zou siellet dré er sacremant adorabl ag en Autér. » Chetu perac sant Denis e lar d'omh penaus « er sacremant ag en Autér e zou èl en achimant hag er barfæstion ag ol er sacremanten aral. »

Ni e gonsidérou er mystér-meu revé m'é ma sacremant, ha revé m'é ma sacrefiç; ha ni e examinou hunihue petra-é, penaus é ma bet institut, péhani-é en danné a nehon, ha petra e zou bet er figur a nehou él lézen couh.

I. — Er sacremant ag en Autér e zou ur sacremant ag el lézen nehué, é péhani é ma én effèd hag é gùirioné, idan en aparanceu ag er bara hag ag er gùin, corv, goaid, inean ha divinité hur Salvér Jésus-Chrouist péhani eu dès-ean institut de vout mâgadur hun ineaneu.

Er sacremant ag en Autér e zou ur gùir sacremant, rac ean en dès ol er péh e zou necessær eit bout ur sacremant. Ean e zou ur merch sansibl, rac en aparanceu ag er hara hag ag er gùin e chom er memb a zianvæz, deustou m'é ma chanjet er sustanç ag er bara hag ag er gùin ér sustanç a gorv hag a hoaid hur Salvér Jésus-Chrouist. Er merch sansibl-cé e zégass chonj d'omh a dri zra :

De gentan, a varhue ha passion hur Salvér. « Sel guéh ma taibreèh er bara-men, emé hur Salvér, ha sel guéh ma iveèh er halic-men, hui e annonçou marhue hou Salvér; » d'en eil, a bræç Doué, péhani e zou reit d'omb ér sacremant eit hout mâ- 1 Cor. xi, 26.

gadur spirituel hun meaneu : Hur Salvér el lar
Joan. vi, 56 d'omb : « Me horv e zon ur gùr mâgadur, ha men goad ur gùr ivaj ; en hani e zaihr me horv hag e iv men goad e chom én-han, ha me chom én-hou. » D'en drvéd, ean e zégasa chonj d'omb ag er vuhé éternel en dès Jésus-Chroust promettet d'omb :
Joan. vi, 52 « Pihue-benac e zatbrou ag er hara-cé e vihuou de virhuiquin. »

Ha deustou ma compren er mystér-men corv ha goad hur Salvér idan en aparanceu ag ur bara hag ag er gùin, n'en dé meit ur sacrement, rac en nihue loden-cé ag er sacrement, er horv hag er goad, e zou reit d'omb eid ur memb tra, eit hur mâgadur spirituel, él en daibrein hag en ivèt e chervij de vâgadur er horv.

Hag èl-cé hur Salvér Jésus-Chroust en dès reit d'omb er Vâdient ur vuhé spirituel ; ér Gonfirmation, er hresquanç ag er vuhé spirituel-cé, hag ér sacrement adorabl ag en Antér, ean e ra d'omb ur vâgadur spirituel avelt conservein er vuhé spirituel-cé én-amb.

II. — Hur Salvér Jésus-Chroust en doé promettet d'omb er mystér adorabl-men é rang m'en doé en institutet. Pe laras er Juifféd d'hur Salvér : « Hun taden én hur raug on dès daibret er mann én
Exod. xvi, 15 deserh, revé er péh e lar er Scritur : « Doué e ras dehai bara ag en nean de zaibrein. » Hur Salvér e rescondas dehai : E gùrioné m'el lar d'oh, Moïs n'en doé quet reit d'oh er bara ag en nean ; mes me Zad e ra d'oh er gùir bara ag en nean, rac hara Doué e zou en hani e zou dischennet ag en nean, hag e ra er vuhé d'er bed. Ind e laras enta d'hur Salvér, hemh er homprenein : Salvér, reit d'omb perpet ag er hara-cé. Ha Jésus e laras dehai :

Mé-é er hara a vuhé; en hani e za devad-on n'en dou quet jamæs hoant, hag en hani e grèd én-han n'en dou quet jamæs sehet. » Er Jniffèd e vourboutté rac m'en doé hur Salvér laret é oé er bara dischennet ag en nean. Hur Salvér e laras dehai nezé guet muyoh hoah a nerh : « Me zou er bara a vuhé; hou tadeu én hou rang ou dès daibret er mann én deserh, hag ind e zou marhue; mæs amen é ma er bara dischennet ag en nean, aceltu ma ne varhuou quet pihue-henac e zaihron a nehou. Me zou er bara huhéec péhani e zou dischennet ag en nean. Pihue-benac e zaihrou ag er hara-cé e vihuou de virhuiquin; hag er hara e rein-mé e zou me horv eit buhé er bed. » Er Jniffèd e vonrbouttas hoah muyoh é cleuèt er honzen-cé, hag ind a laras : Mæs penaus é hellon hennèh rein d'omh é gorv de zaihrein ? « É guirioné, é guirioué m'el lar d'oh, emé hur Salvér, mar ne zaihret qnet corv Mab Doué ha mar ue ivet quet é hoaid, n'hon pou quet er vuhé én-oh ! » Joan. vi, 31-54

Hur Salvér Jésus-Chronist en doé dalhet é bromès én dé quènt é Bassion hag é varhne ar er groéz. « Hur Salvér, èl ma caré é dnd, emé en Aviélour, eu haras betag er fin, hag aveit rein dehai ur merch divin en hani admiraplau ag é garanté, pe bnélas é oé arrihue aveit-hou er momaud de vonnèt ag er bed-men devad é Dad, ean e guemèras, aveit hout perpet guet é dud, ur moyaud péhani ne hel quet bout comprenet, rac m'é ma drest ol en tren ag er bed-men. Goudé en dout groeit er Pasq én ur zaibrein en Oén a Basq guet é Apostolèd, ean e vennas anfin laquat er hurioné é léh er figur, hag en dra memh é léh er squèd. Ean e guemèras enta bara, er heniguas én ur drugaréquat Doué, en Joan. xiii, 1. Matth. xxvi, 26.

Marc, XIV, 22. torras, hag er ras d'é zisciplèd en ul larèt dehai : a Queméret ha daihret, hennen-é me horv péhani
Luc, XXII, 19. e von reit aveid oh, — *hoc est corpus meum.* » Nezé ean e guemé:as ingalemant er haliç, e drugairéquas Doué hag e laras dehai : « Ivèt ol a hennen, rac hennen-é men goaid, er goaid ag en allianç nehué, péhani e von scüillet aveid er remission ag er péheden : groeit quement-men é mimoér a hanan : « *Hic est sanguis meus novi testamenti, qui pro multis effundetur in remissionem peccatorum. Hoc facite in meam commemorationem.* » Chetu enta er sacremant ag en Antér instituet.

En Doctoréd ag en Ilis on dès reit pandmad a hanhuen d'er mystér-men : de guetan, ind er galhne « Eucharisti, de larèt-é græç excellant, act a drugairé, » hag en neu dra-cé e jauj doh-t-hon én ur fæçon parfæt. Ean e zou ur hræç excellant, pé rac m'é ma er figur ag er vuhé éternel, a hèhani en dès larèt sant Paul : « Græç Doué e zon er vuhé
Rom, VI, 23. éternel, — *gratia Dei vita æterna,* » pé rac m'en dès én-hon Jésus-Chrouist péhani e zon er gùir græç, hag er vamen ag en ol græcen. Ean e zou ehné un act a drugairé, rac én ur offrein de Zoué un hosti quer pur, ni e drugairéqua Doué én ur fæçon hemb zom ag ol er maden en dès reit d'omb guet quement a largañté, ha drest peb tra ag en donæzon quer précius en dès reit d'omb ér sacremant-men. Ha Jésus-Chrouist ean-memb doh
Luc, XXII, 19. en instituein e drugairéquas Doué : « *Deo gratias agit.* »

Er mystér-men e zou hoah hanbnet « communion. » « N'en dé gùir, emé sant Paul, penaus é rein er haliç consacret, é omb lodèc é goaid hur Salvér Jésus-Chrouist ? N'en dé gùir penaus é tabrein er

bara e gonsacramb hag e dorramb eid er rein d'er fidélèd, é omb lodéc é corv Jésus-Chrouist, hag é tamb de vout ur memb tra guet-hou? » Rac, emé sant Yehan Damascen, « er sacrement-men, open ma hun joént doh Jésus-Chrouist, ba ma hun grea lodéc én é gorv hag én é zivinité, hun joént hoah étré-z-omb én ur façon ma n'en d'omb mui meit ur memb corv guet-hou. » I Cor. x, 16.

Er mystér-men e zou hanbnet ehué « *Viatiq*, » de larèt-é, mâgadur en gobér ou hènt, pé rac m'é ma er mâgadur spirituel péhani e ra nerh d'omb ér perbindèd ag er vuhé-men; pé rac m'a prepar hag e assur d'omb en hènt péhani e gondui d'en éternité eurus. Chetu perac é vé casset er sacrement-men d'er ré e vé én danjer a varbue.

III. — En danné ag er sacrement-men e zou er bara hag er gùin. Er bara e zeli bout groeit a vled purran er gunéh. En tri avièlour sant Mahou, sant Marc ha sant Lucas e lar d'omb penaus hur Salvér, avoid institueín er sacrement-men, e gueméras bara, er benigueas, en torras hag e laras: « Hennen-é me horv. » Hag én Avièl revé sant Yehan hur Salvér e guemér ean-memb en hanbue a vara: « Me zou er bara bubéèc péhani e zou dischonnet ag en nean. » Groeit e vé peb sort bara; mæs aveid er sacrement-men, er bara e zeli bout a vled purran er gunéh, hennéh-é er bara. Hag én efféd, er bara e vezé offret guéharal én tampl, idan el lézen couh, bara péhani e oé er figur ag er sacrement-men, e zelé bout groeit a flour bled gunéh, revé gourhemén esprès en Eutru Doué. Joan. vi, 41. Levit. xxiv, 5.

Open, er bara-cé e zeli bout groeit bemb goul, er péh e hanhuamb-ni bara-can. Ni e zou sur penaus hur Salvér en hum chervijas ag er sort

bara-cé, rac en dé memb m'en doé instituet er sacremant-men e oé er hetan dé ag en déieu azim, de larèt-é, déien é péré ne oé quet permettet d'er bobl Juiff daibrein bara groeit guet gouil. A hénd-aral, nitra ne zisq d'omb gùel eid er bara-can er burtèd hag en innoçanç guet péré é teliamb receu er sacremant-men : Chetu perac sant Paul e lar d'omb : « Hum burifiet ag er houh gouil, eit ma veèh un toès nebué, hag ur bara hemb gouil ; rac Jésus-Chrouist e zon het lahet é sacrefiç de vout hun Pasq. Èl-cé enta hun mâgadur ne zeli quet
I Cor. v, 8. mui bont er houh gouil, gouil ag er valiç hag ag er péhèd, mæs er bara azim ag el léaldèd hag ag er huirioné. »

El loden aral ag en danné e zon er gùin tennet ag er fréh ag er resinen. Hur Salvér e impléas en danné-cé, p'en dé gùir é laras ér momand-cé
Matth. XXVI, 29. memb : « N'ivein quet mui ag er fréh-cé ag er resinen betag en dé-hont. » Er fréh ag er resinen, emé sant Yehan-Chrisostom, e zou er gùin ha nonpas en deur. » Neoah en Ilis en dès perpet er gustum de gaijein ur hannig deur doh er gùin ér sacrefiç ag en overen, rac ansaignemant dalhabl en Ilis e assur penaus hur Salvér e hras quement-cé. Er gùin hag en deur-cé e aégass chonj d'omb ag er goaid hag en deur e ridas a gosté hur Salvér ar er groéz ; hag ehué en deur e zou er figur ag er bobl, revé er peh e lar d'omb sant Yehan : « En deur
Apoc. XVII, 15. e hoès gùélet e zou er bobleu. — *Aquæ quas vidisti, populi sunt.* » En deur-cé caijet doh er gùin e seneñ en union étré er bobl fidel ha Jésus-Chrouist hun pèn.

Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès choéjet er bara hag er gùin eid en danné ag er sacremant-men,

eit rein d'omb d'antand penaus él m'é ma er bara hag er gùin mâgadur ordinær er horv, él-cé ehué é gorv hag é hoaid e zon mâgadur hun inean, él m'el lar d'omh ean-memh : « Me horv e zou é gùrioné ur mâgadur, ha men goaid nu ivaj. » Joan. VI, 56.

Open, ni e grompren penaus er bara hag er gùin e gueméramh aveit hun bihuanç, e zou chanjet, dré nerh en natur, én hun quicg hag én hun goaid. Quement-cé e zeli hul laquat de gomprenein én ur fæçon benac penaus er sustanç ag er bara hag ag er gùin e sou chanjet dré er honzen ag er gonsécration ér sustanç a gorv hag a hoaid hur Salvér Jésus-Chrouist.

Er chanjemant miraclus-cé ag er sustanç ag en danné ag er sacremant-men e zisq d'omb hoah er péh en hum bra én inean péhani er receu. Él ma vé chanjet é gùirioné er sustanç ag er bara hag ag er gùin ér sustanç a gorv hag a hoaid hur Salvér, deustou ma ne vé quet gùélet er chanjemant-cé, él-cé ehné, deuston ma ne zisco bout ultra chanjet én-omh a zianvæz, neoah ni e zou renehuéet a ziabarh aveid er vuhé spirituel, pe receuamb er gùir vuhé ér sacremant ag en Antér.

Anfin, er bara hag er gùin e zou el limaj ag en unian e zou étré er mampreu péré e gompos corv en Ilis. Él er bara e zou tennet a hilleih a hreinnenneu gunéh, hag er gùin a hilleih a hreinnenneu resin, él-cé ehné ni ol n'en d'omh meit ur memb corv, rac ni e zou joéntet étré-z-omb én ur fæçon forh sterd, p'hun nès receuet er sacremant adorabl ag en Antér.

IV. — Deustou m'é ma het annoncet er mystér-men dré istroh eid ur figur, en hani en discoé gùellan él lézen couh e oé en Oén a Basq. « Ni e

hel considérein tri zra ér mystér-men, emé sant
Thomas : er péh n'en dé meit sacremant, dré
exampl, er bara ag er gùin ; er péh e zou tra ha
sacremant ar un dro, de larèt-é corv hur Salvér
Jésus-Chrouist, hag er péh n'en dé meit tra, de
larèt-é en efféd ag er sacremant-men. Er figur
principal ag er péh n'en dé meit sacremant, a oé
bet er bara hag er gùin offret dré er bélêg Melchi-
sédech. Ol er sacreficeu ag el lézen conh, ha drest
Levit. XXIII, 27. peb tra er sacrefiç eit hum aqùittein ag er boén
dehet d'er péheden péhani e oé er solannellan, e
oé er figur a Jésus-Chrouist péham en dès andurет
hag e zou ér sacremant ag en Autér. Er figur-
gùellan ag en efféd ag er sacremant ag en Autér e
oé er mann ag en deserb péham en doé « peb sort
Sap. XVI, 20. goust agréabl, — *omne delectamentum in se haben-
tem,* » jnst èl er hræç ag er sacremant-men péham
e renehué en mean é quement fæçon e zou. Hama,
en Oén a Basq e oé er figur ag er mystér-men
aveid en tri zra a béré é tamb a gonz : ean e oé er
figur ag en aparanceu ag er bara hag ag er gùin,
rac er bobl Juiff en daibré guet bara hemb goull,
Exod. XII, 8. « *edent carnes... et azimos panes ;* » ean e oé er
figur a gorv hur Salvér Jésus-Chrouist, rac er bobl
a Israël e offré é sacrefiç en Oén-cé a Basq d'er
puarzêcvéd dé ag el loér : en ol e zelhé daibrein a
nehou, hag er gommunion-cé, èl er gommunion ag er
sacremant ag en Antér e oé er figur a gorv mystérius
hur Salvér, de larèt-é ag en Ilis : rac memb é raug
donnedigueah hur Salvér, ol er ré e espéré ou sal-
vedigueah a nehou e oé é vampren, ha deuston ne
oé quet hoah labet é sacrefiç, ean e oé déja er gùir
Rom. III, 25. « hosti a druhé aveid er ré ou doé fé én é hoaid. »
Hama, nitra ne ziscoé gùel er fé-cé eid en daibrein

ag en Oén a Basq. Hag en Oén-cé e oé ebué er figur a Bassion hur Salvér Jésus-Chrouist péhani e zou hanhuet Oén Doué a halamort d'é innoçanç. Anfin, ean e oé er figur ag en efféd ag er sacremant ag en Autér, rac er bobl a Israël e oé bet goarantet dré hoéd en Oén doh en dismant e bré æl en Eutru Doué, ha tennet goudé a sclavaj en Egyptéoéd. Él-cé enta er figur principallan ag er sacremant adorabl ag en Autér e oé en Oén a Basq e offré hag e zaibré er bobl Juiff én amzér a Basq. Exod. XII, 23.

Étal er guér a Bielfeld, én ur guérig hanhuet Edinghansen, un dén hemb fé ha blasfémour e vennas un dé gobér goab ar er sacremant adorabl ag en Autér. Ean hum laquas enta doh taul guet é gansortéd, e gueméras bara ha gùin, e brouonças ar nebai er guirieu ag er gonsécration, ha gondé er sacriléj-cé, ean ou dispartias étré é gansortéd. Mæs p'arribnas é dro de guemér er bara hag er gùin, é bèn e bléguas ar en daul, hag ur momand goudé, ean e oé marhue. En histoér-men a bébani ne hellér quet bout én arvar e zou un avertissemant mad aveid ol er ré pérë en hum blij é hobér goab a vystérieu sautel en Ilis hag ag er gùrionéeu ag er religion ar péré ne vennant quet quemér er boén d'hum instrujein.

## QUENTEL XII.

### ER PÉH E HRA ER GUIRIEU AG ER GONSÉCRATION.

Joan VI, 56. *Caro mea verè est cibus et sanguis meus verè est potus.*

Me horv e zou ur gùir mágadur, ha men goad e zou ur gùir ivaj.

I. — Er fæçon ag ur sacremant e zou er guirieu péré e ziscléri hag e senefi en effèd e zou groeit dré er sacremant-cé. Hama er honzen e impléas hur Salvér Jésus-Chrouist aveid instituein er sacremant-men « hennen-é me horv, hennen-é men goaid, er goaid ag en alliañç nehné, » e ziscléri hag e senefi en effèd groeit dré er sacremant-men, de larèt-é er chanjemant ag er bara ér sustanç a gorv hur Salvér, hag er chanjemant ag er gùin ér sostanç ag é hoaid. Honnéh-é enta er fæçon ag er sacremant-men. Er fæçon-cé ag er gonsécration a béham en hum chervijas hur Salvér ean-memb e zou bet perpet héliet én Ilis catholiq. Hur Salvér e laras én effèd d'é apostolèd : « Groeit qnement-men é memoér a
Luc. XXII, 19. han-an. — *Hoc facite in meam commemorationem.* » Hama, dré er houzen-cé, hur Salvér ne ré quet dehai hemh quin er hourhemén d'hobér er péh en doé groeit, mæs chué de larèt er guirieu en doé larét ean-memb aveit gobér, querclous èl aveit senefiein en effèd ag er sacremant-men. Hama, ni e

ya d'examineu bremen en effedeu ag er gurieu ag er gonsécration.

Er gurieu ag er gonsécration e hronong er bélég é hanhue Jésus-Chrouist e hra tri efféd admirabl : de guetan, ind e laqua ér sacremant gùr corv hur Salvér Jésus-Chrouist, er memb péhani e zou bet gannet ag er Huérhiés glorius Vari, ha péhani e zou bremen azéet én tu déheu de Zoué en Tad ol bussant; d'eu-eil, ind e chanj er sustanç ag er bara hag ag er gùin én ur fæçon na me chom quet mui agrén nitra ag er sustanç-cé, deustou ma tisco bout quement-cé contrel d'er péh e zasq d'omb hun squéudeu; d'en drivéd anfin, ne lausquant meit en aparanceu, de laret-é, er figur, el liùue hag er hourt ag er bara hag ag er gùin, aparanceu péré e chom èl dré ur miracl hemb bout dalhet dré sustanç erbet.

Ni e examinou hinihue er hetau efféd péhani e gonsist é laquat corv hur Salvér Jésus-Chrouist ér sacremant ag en Autér.

II. — Ya, hur Salvér Jésus-Chrouist, goudé er gurieu ag er gonsécration e hronong er bélég, e zou én efféd hag é gùirioné presant ér sacremant adorabl ag en Autér.

Pe assur Doué d'omb un dra benac, ni e zou obligèt d'er bredein. Hama, Doué e assur d'omb é ma é gorv hag é hoaid presant ér sacremant adorabl ag en Autér. P'eu dés promettet er sacremant-men, ean e laré : « Er hara e rein-mé e zou me horv Joan. VI, aveit buhé er bed. » Er Juiffed e antaudé gùr conz 52 hur Salvér, p'eu dé gùir é larent : « Penaus é hel Joan. VI, henneh rein d'omb-ni é gorv de zaibrein? » Hag 53. hur Salvér aveid ou laquat de gredein hoah fermoh quement-cé, e laras dehai : « É gùirioné, é gùirioné,

Jean. VI, 54. m'el lar d'oh, mar ne zaibret quet corv Mab Doué,
ha mar n'ivet quet é hoaid, n'hou pou quet er vuhé
én-oh! »

Pe instituas er sacremant-men, hur Salvér, revé
Matth. XXVI, 26. en tri Aviélour, sant Mahen, sant Marc ha sant
Lucas, e gueméras bara, er benigueas, én torras
Marc. XIX, 22. hag e laras : « Queméret ha daibret, hennen-é
me horv. » Ean e gueméras ehué er halic, e drugairéquas
Luc. XXII, 19. Doué, hag er ras debai én ul larét : « Ivet
ol a nehou, rac hennen-é men goaid, er goaid ag en
alliançc nehué péhani e vou scùllet aveit hulleih eid er
remission ag er péhedeu. » A dra-sur er guirionéz
e zou spis erhoalh, ha hanni ne hel bout én arvar
ag er péh e senefiant. Chetu perac en apostol sant
Paul e hellé larèt d'er fidéléd : « Me mès disquet
guet hur Salvér er péh e mès ansaignet d'oh, de
larèt-é, quement-men : hur Salvér, en noz é leang
é Bassion, e gueméras bara, en torraa én ur drugairéquat
Doué hag e laras : « Queméret ha daibret,
hennen-é me horv péhani e vou reit aveid oh :
groeit quement-men é mimoér a han-an. Ean e
hras er memb tra aveid er halic, hag e laras :
hennen-é en alliançc nehué é men goaid : sel guéh
m'en ivèèh, ivet-ean é mimoér a han-an ; rac sel
Cor. XI, 23. guèh ma taibreèh er bara-men, ha ma ivèèh ag er
halic-men, hui e annonçou marhue hur Salvér. »
Pe laras hur Salvér er honzeu-cé, ean e réé é destamant,
hag ean e venné lezel guet-n-omb er Sacremant
adorabl ag en Autér, él ur merch ag é
garanté hemb som; ne zelé quet enta lezel hanni
én arvar ar en natur ag en donézon é hré d'omb.
Hag én effèd, n'en dé quet possibl d'omb bout én
arvar e guemènt-cé. Mes chelaouamb hoah en apostol
sant Paul péhani e spliq er péh e zaos larèt

« Pihue-benac enta e zaibron er bara-cé pé e ivou er haliç-cé én ur fæçon indign, e zou cablus (remerquet mad), e zon cablus a gorv hag a hoaid hur Salvér Jésus-Chrouist! Hum aproquet enta mab-dén, ha nezé daibret ag er bara-cé hag ivet ag er haliç-cé, rac en hani e zaibr hag e iv a nebaï én ur fæçon indign, e zaibr hag e iv é gondannation; rac ne bonér quet difforhein, èl ma telï, corv hur Salvér. » Revé er honzeu-cé, communiein ér stad a béhèd marbuel e zon commettein ur sacrilèj péhani e gonsist é tisprisein corv ha goaid hur Salvér. Mæs penaus é bellehé bent commettet un torfæt ag er sort-cé, mar n'en dé quet én effèd hag é gùirioné corv ha goaid hur Salvér presant ér sacremant adorabl ag en Autér? Èl-cé enta ni e zeli credein ferm conzeu hur Salvér, ha derbel él un artiel a fé é ma corv ha goaid hur Salvér é gùirioné presant ér sacremant adorabl ag en Autér idan en aparanceu ag er bara hag ag er gùin. I Cor. xi, 27.

III. — Ol en Doctorèd ag en Ilis, ag er bommancemant beta bremen, e zisq d'omb er memb gùirioné. Sant Justin e laré d'er fidélèd ag é amzér penaus ne zelient quet receu er mystér-men èl ur bara cumun, nag un ivaj cumun, « mæs èl corv ha goaid hur Salvér Jésus péhani en dès bum hroeit dén. »

« Pe recenet er bara hag en ivaj a vuhé, emé Origén, hni e zaibr corv hag e iv goaid hur Salvér; nezé hur Salvér e antré én hou ty, èl ma antréaa guéharal é ty er hapiten a béhani é coux en Avièl, ha mar antré é ty un indign, ean e antré aveid é gondannation. »

« N'en dès chet léb de vont én arvar ag er huirioné a gorv hag a hoaid hur Salvér, rac en assu-

ranç é ta d'omb hur Salvér ean-memb, hag hunt ié, e zisq d'omb éplan é ma é gorv ur gûir magadur hag é hoaid ur gûir ivaj, » e lar d'omb sant Hilair.

Ha sant Ambroës e lar d'omb chué : « Él m'é ién hur Salvér Jésus-Chrouist gûir Vab Doué, él-cé chué gûir corv Jésus-Chrouist e receuamb hag é huir goaid é zou hun ivaj. » Hag én ul léh arall : « Receuein e hrér ér sacremant-men gûir corv hur Salvér Jésus-Chrouist, él m'en doé er hemérét eid é digosté er Huérhiés, ha quement-cé a zou un articl a fé a béhani ne hellér quet bout én arvar. »

Sant Epiphan e lar hoah : « Jésus-Chrouist én dés larét : « Hennen-é me horv, » ha hanni n'en dé én arvar a guement-cé, rac pihue-benac ne gréd quet penaus quement-cé e zou é huir corv, él m'en dès el larét, e zou couéhet ag er hraç ag é salvediguéah ; eid omb-ni, ni a gréd quement-cé, rac ean en dès el larét. » Ol en Doctoréd ag en Ilis enta n'on dès meit ur vouéh eid assurein penaus corv ha goaid hur Salvér e zou én effed hag é gûirioné presant ér sacremant adorabl ag en Autér.

Er greden-cé e oé quer jeneral én Ilis catholiq, hag é misq ol ur fidéléd, ma oé bet condannet en huguenaud Bérenger quentéh él m'en doé credet larét, mil vlai goudé ma oé bet institiet er sacremant-men, penaus ne oé meit ur sin hag ur figur ; hag en huguenaudaj-cé renehuéet dehuéhatoh gdré er brotestandéd e zou bet perpet condannet aré gonceleu jeneral en Ilis ha drest peb tra dré er honcil santel a Drant péhani en dès larét : « Pihuebenac e nahou penaus corv, goaid, inean ha divinité hur Salvér Jésus-Chrouist, hag él-cé Jésus-Chrouist antiér, e zou én effed hag é gûirioné ér sacremant adorabl ag en Autér, hag e larou penaus é ma hur

Salvér én-hou hamb quin èl én ur sin pé én ur figur; pé dré é vertu, revou mulguet! »

Ni brassei-é bet enta madeleah hur Salvér Jésus-Chrouist én hur hevér-ni! rac ni hun nès én effèd hagé guirioné er péh n'en doé pohl en Eutru Doué, bidet él lézen couh, meit dré figur ha dré limaj. Chetu perac sant Denis e lar d'omb penaus hun ilis-ni e zalh er hreis étré en Ilis ag el lézen couh hag en Ilis ag en nean, hag en hi dès un dra-benac ianchat en dihue. A dra-sur, ne hellehemb quet jamas comprenein erhoalh parfetion, gloér ha abrantél hun Ilis-ni, mar chonjamh penaus n'en dès quminant meit ur basen étré-hi hag en eurustéd ag ér nean. Rac ni hun nès querclous èl er speredeu eurus ag en nean, hur Salvér Jésus-Chrouist Doué ha dén presant én hun misq. Mæs er basen pébani e disparti a zoh-t-hai, e zou er guéléd hag er prasanç en dès a bresanç hur Salvér ér gloér ag én nean, ind er guél faç-oh-faç, durant m'é ma é presanç én hun misq cuhet doh hun doulegad-ni idan en aparancen ag er bara hag ag er gùin, ha ne guéélamb meit dré zeulegad er fé. Ni e zou sur memeih hun nès hur Salvér én hun misq, mæs ni zeladeu hemb er guélèt guet doulegad er horv.

Hag open, hur Salvér Jésus-Chrouist en dès lisquet guet-n-omb ér sacremant-men er merch bras a garanté hemb som én hur hevér. Jaujein e hrè én effèd doh é vadeleah ma n'en dehé quet jamas reloiet ag hur misq en natur en doé quemérat a charnamb, hag ean en dès vennet, quement ma e, chomein guet-n-omb, eit ma vehé bet perpet gouil larét guet guirioné penaus « é bliadur-é Prov. viii, 31.
boet guet bugalé en dud, — *delicias meæ esse cum filiis hominum.* »

IV. — Mæs n'en dé quet hemb quin corv hur Salvér Jésus-Chrouist-é e zou presant ér sacremant adorabl ag en Autér, guet ol er péh e bra ur gùir corv, él en isquern, en nerhanneu ; mæs Jésus-Chrouist antiér e zou presant ér mystér-men, Jésus-Chrouist, Doué ha dén, guet é gorv, é hoaid, é inean hag é zivinité. Él én nean, en natur a zén e zou joéntet doh en natur a Zoué én hur Salvér Jésus-Chrouist, él-cé ehué ér sacremant adorabl ag en Autér, en natur a Zoué e zou joéntet doh en natur a zén én hur Salvér Jésus-Chrouist.

Er guirieu ag er gonsécration ag er bara « hennen-é me horv » e senefi hag e zisclêri corv hur Salvér, hag él-cé corv hur Salvér e zou ér mystér-men dré en nerh memb ag er sacremant. Mæs él m'é ma hur Salvér Jésus-Chrouist é gùirioné bihue hag immortel, er guaid, en inean, en divinité ne hellant quet bout hemb er horv ; ind e zou enta guet-hon dré gompagnoneah ; hag él-cé dré gompagnoneah, Jésus-Chrouist e zou antiér ér sacremant ag en Autér. P'en dé gùir penaus deu dra ne hellant quet bout unan hemb en aral, é léh m'é ma unan, necessær-é ma vou ehué en aral. A vazé é ta m'é ma Jésus-Chrouist antiér, guet é gorv, é hoaid, é inean hag é zivinité én hosti idan en aparanceu ag er bara, querclous él m'é ma antiér guet é gorv, é hoaid, é inean hag é zivinité idan en aparanceu ag er gùin, ér haliç.

Neoah jaujabl e oé ma vehé bet difforhet er gonsécration ag er bara doh er gonsécration ag er gùin ha ma vehé bet groeit peb-unan d'hé zu ; rac quement-cé e zisco guel d'omb Passion hur Salvér Jésus-Chrouist, é péhani er guald e oé bet dispartiet a zoh er horv, ha chetu perac é vé conzet ér

gonsécration, ag er goaid scùillet : « hennen-é men goaid, er goaid ag en alliang nehué, péhani e vou scùillet eid er remission ag er péhedeu. » Hag open, èl m'é ma bet instituet er sacremant-men eit bout mâgadur hun ineaneu, janjabl e oé ma vehé bet instituet èl ur mâgadur hag un ivaj, rac en daihrein hag en ivèt e zou requis de vihuanç mab-dén.

V. — Mæs open m'é ma hur Salvér Jésus-Chrouist antiér idan en aparancen ag er bara, hag antiér idan en aparanceu ag er guin, ean e zou hoah quen antiér é peh hosti hag é peh péh ag en hosti, pe vé torret, èl ma oé én hosti é raug ma oé torret ; hag ean e zou quen antiér é peh loden ag en aparanceu ag er gùin, pe vant dispartiet, èl ma oé ér haliç quênt ma oé dispartiet en aparancen-cé. « Peb-unan e receu Jésus-Chrouist, emé sant Augustin, ha Jésus-Chrouist e zou antiér é loden peb-unan ; n'hum zisparti quet étré en ol, ean hum ra antiér de bep-unan ha d'en ol. » Ni e huél én efféd, én Aviél, penaus Jésus-Chrouist e gonsacras én ur huch er péh e oé necessær a vara, hag en dispartias étré peb-unan ag é apostoléd én ul larèt : « Queméret ha daibret, hennéh-é me horv. » Ean e hras a dra-sur quement-cé eid en aparanceu ag er gùin e oé ér haliç, rac Jésus-Chrouist e laras dehai : « Queméret, ha dispartiet étré-z-oh, — *accipite et dividite inter vos.* » Luc. XXII, 17.

Èl-cé enta hur Salvér Jésus-Chrouist e zou antiér é peh hosti, ha quen antiér é peh péh ag en hosti, pe vé torret, èl ma oé én hosti quênt ma oé torret. Ne vé torret meit en aparanceu ag er bara.

— Lennein e hrér é buhé santès Françoise a Chantal penaus n'hi doé hoah meit puemb plai, p'assaias un huguenaud nahein, dirac-t-hi, gùr pre-

sang hur Salvér ér sacremant adorabl ag en Autér! Forh gredus de zihuen er fé catholiq, er hroaidumen e laras dehou : « Èl-cé ne gredet quet é ma Jésus-Chrouist é gùirioné presant ér sacremant ag en Autér, deuston m'en dès ean-memb en assuret d'emb? Hui er sel enta él ur gueuîard. Hama! pe gredehèh aunaquein inour er roué, me zal en dé huennehé betag en dehuéhan tapen ag é hoaid, hag hou lahehé marcé. A betra é teliet-hui enta bout éngortis a berh Doué, hui péhani e gred hanhuein é Vab ur gueuîard? » En huguenaud-cé e chomas souéhet é huélèt er gred e laqué er verhig-cé én hé houzeu, e dàuas, hag aveit hi distannein, eali é laras dehi un donaezon. Mæs Françoise e dàulas quentéh en donaezon-cé én tan, én ul larèt dehou : « Chetu petra e arrihuou guet oi en huguenaudéd! Ind e losquou én ihuern, rac n'ou dès chet vénnet credein couzeu hur Salvér Jésus-Chrouist. »

## QUENTEL XIII.

### EN MIL TRA E HRA ER GURIEU AG ER CONSÉCRATION

*Dogma datur christianis quod in carnem transit panis, et vinum in sanguinem.*

Er grechénion e gred él ur hùrioné a fé er chanjemant ag er bara ér sustanç ag corf hur Salvér Jésus-Chrouist, hag er chanjemant ag er gùin ér sustanç ag é hoaid.

Ni hun nès guélèt penaus er gurieu ag er consécration e laqua hur Salvér Jésus-Chrouist én offed hag é gùirioné presant guet é gorv, é hoaid, é inean

hag é zivinité ér sacremant adorabl ag en Autér. Ni e zeli larèt hinihue penaus er guirieu ag er consécration e chanj er sustanç ag er bara ér sustanç a gorv hur Salvér, hag er sustanç ag er gùin ér sustanç ag é hoaid, én ur fæçon ma ne chom nameit en aparanceu ag er bara hag ag er gùin. Quement-cé e zou ur hurioné a fé.

— Er Honcil santel a Drant e gondan él huguenaud pihue-benac e laréhé er hontrel : « Pihue-benac e larou penaus er sustanç ag er bara hag ag er gùin e chom ér sacremant adorabl ag en Autér ar un dro guet corv ha goaid hur Salvér Jésus-Chrouist, hag e nahou er chanjemant-men admirabl ha spécial ag ol er sustanç ag er bara ér sustanç a gorv hur Salvér, hag ol er sustanç ag er gùin ér sustanç ag é hoaid, deustou ma chom neoah en aparanceu anehai, chanjemant e hanhue en Ilis catholiq én ur fæçon forh jaujabl *transsustantiation*, revou milliguet ! »

Hur Salvér Jésus-Chrouist én ur institüein er sacremant-men e gueméras bara, er benigueas, en torras, hag e laras : « hennen-é me horv : » Hama, en nerh ag er guir « hennen » e zisco d'omb ol er sustanç ag er péh e zou present. Pe vehé bet chomet er sustanç ag er bara ér péh e zalhé hur Salvér én é zorn, n'en dehé quet guellet larèt : « hennen-é me horv, » rac un tam bara n'en dé quet ur horv. Pe vehé bet ehué chomet er sustanç ag er gùin ér haliç, hur Salvér n'en dehé quet guellet larèt guet gùirioné : « hennen-é men goaid, » rac er gùin n'en dé quet goaid. Én ul léh aral, hur Salvér e laras : « Er bara e rein-mé e zou me horv evit buhé er bed; » ér honzeu-cé, ean e hanhue bara é gorv sacret. Un tamig pélloh, ean e lar :

Matth. XXVI, 26.

Joan. VI, 52.

Joan. vi, 54. « Mar ne zaihret quet corv Mab Doué, ha mar n'ivet quet é hoaid, n'hou pou quet er vuhé én-oh. »
Joan. vi, 56. Hag er honzeu-men hoah : « Me horv e zou ur guir mâgadur ha men goaid ur gùir ivaj. » Pe lâmme hur Salvér èl-cé én ur fæçon quer spis ha quer splan é gorv er bara, ur gùir mâgadur, hag é hoaid ur gùir ivaj, ean en dès vennet a dra-sur disquein d'omb penaus nag er sustanç ag er bara nag er sustanç ag er gùin ne chom ér sacremant ag en Autér.

En Doctoréd ag en Ilis ou dès perpet credet hag ansaignet d'omb er memb tra : « Hui e larou marcé, emé sant Ambroës, er hara-cé e zoe bara ordinær ; ya, bara ordinær e oé é raug er gonsécration ; mæs dré er gonsécration er bara-cé e za de vout corv hur Salvér Jésus-Chrouist... Denstou ma hnélér er figur hag er fæçon ag er bara hag ag er gùin, n'en dès neoah arlerh er gonsécration meit corv ha goaid hur Salvér. » Mar vé reit enta en hanhue a vara d'er mystér-men, memb arlerh er gonsécration, n'en dé meit rac ma conserv en aparanceu ag er bara ha memb vertu naturel er bara pélani e gonsist é vâguein er horv.

II.— Bremen, penaus en hum hroa er chanjemant admirabl-cé ? Ni e zeli larèt penaus Doué, dré é ol buissanç, e chanj ol er sustanç ag er bara ér sustanç e gorv hur Salvér, hag ol er sustanç ag er gùin é sustanç ag é hoaid. « Sellet na nerhusset-é comz hur Salvér Jésus-Chrouist, emé sant Ambroës. Mar hi dès bet er vertu de laquat de vout er péh ne oé quet é rang, er hed-men dré exampl, péguement mnyoh a vertu hi don-hi de chanjein er péh e zou déjà én un dra aral ? Ne oé quet hoah en nean, ne é quet hoab en doar : mæs ean en dès larèt ur

gonz, hag ind e zou bet groeit, ean en dès ordrénet, hag ind e zou bet crouéet. »

« Corv hur Salvér Jésus-Chrouist, emé sant Yehan Damascèn, en hani e zou bet gannet ag er Huérhués glorius Vari, e zou joéntet doh é zivinité ér sacremant ag en Autér; nonpas rac ma tischen ag en nean de béhani é ma sàuet, mes rac er bara hag er gùin e zou chanjet é corv ha goaid hur Salvér. »

Hag er chanjemant-cé e zou hanhuet én ur fæçon forh jaujabl dré en Ilis, transsustantiation, de larèt-é, chanjemant ag ur sustanç én ur sustanç aral.

En diméen a Gana, ér Galilé, hur Salvér Jésus-Chrouist, pe huélas é vanqué er gùin, e chanjas en deur é gùin. A dra-sur er sustanç ag an deur e oé chanjet ér sustanç ag er gùin, rac er ré e ivé a nebon e laras d'er mæstr ag en ty: « hui e hoès goarnet er gùin gùellan betag en achimant ag er préd, — *tu servasti bonum vinum usque adhuc.* » Joan. II, 3-10.

Diar er miracl-cé, sant Cyril a Jérusalem e lar d'omb: « É Cana, Jésus-Chrouist e chanjas en deur é gùin péhani en dès ur certæn hanvaledigueah doh er goaid, ne vérit ean enta ma credehemb en dès chanjet er gùin én é hoaid? Conviet d'en diméen-cé, ean en dès groeit er miracl-cé, hemb ne oé hanni éngorto a nehon. Ne gredehemb-ni hoah formoh en dès reit d'omb er joeissanç ag é gorv hag ag é hoaid én ur fæçon ma ou heméramb guet ur greden assuret é ma é gorv hag é hoaid e resevamb? rac idan en aparanceu ag er hara, ean e ra d'omb é gorv, hag idan en aparanceu ag er gùin, ean e ra d'omb é hoaid én ur fæçon ma tanhouamb corv ha goaid hur Salvér Jésus-Chrouist, hag é tamb de vout lodêc é corv ha goaid Jésus-Chrouist,

pou recevamb er gommunion. Ni e za de vout Christiferi, de larèt-é ni e zoug Jésus-Chrouist én hur mamprèu; pe recevamb é gorv hag é hoaid én ambi, ha revé er péh e lar sant Piér, ni e zou groeit lodèc én é zivinité, — *divinæ consortes naturæ.* — Ne gonsidéret quet enta en treu-mon èl ur guitione bara, nag èl é guirioné gouin, rac ind e zou corv ha goaid hur Salvér. Mar disco d'oh hou squèndeu un dra aral, hou fé e zeli hou c'hasurein énep d'ho zestoni. Ne jujet quet dré er houst ur péh e recevet, hou fé e zeli parat doh-oh a vout én arvar, ha rein d'oh en assuranç é oh bet rannet dign de vout lodèc é corv ha goaid Jésus-Chrouist. »

II Petr. 1, 4.

Larèmb enta guet sant Augustin : « Ni e guél ferm n'en dès meit bara ha gouin naturel é raug er gonsécration; mæs arlerh er gonsération, n'en dès meit corv ha goaid Jésus-Chrouist, rantet present dré er guirieu sacret. »

III. — Jésus-Chrouist e zou enta én effèd hag é guirioné present ér sacremant adorabl ag en Auter; ol er sustanç ag er bara e zou chanjet ér sustanç a gorv hur Salvér, hag ol er sustanç ag er gouin ér sustanç ag é hoaid, én ur façon ma ne chom mui meit en aparanceu, de larèt-é er figur, el livre hag er houst ag er bara hag ag er gouin. Penaus é chom en aparanceu-cé hemb bout dalhet dré sustanç erbet? Quement-cé e zou ur miracl a ol-buissanç en Eutru Doué de béhani n'en dès netra impossibl. Adorèmb furnæz hur Salvér Jésus-Chrouist péhani en dès reit d'omb é gorv hag é hoaid idan en aparanceu ag er bara hag ag er gouin péré e zou hun bihuanç pamdiéc, en hani ordinæran hag en hani agréaplan ar un dro. Dré-zé ni e zou délivret a rebrechou faus er bayanned. Pé zalbre-

hemb én efféd corv ha goaid hur Salvér revé ou aparanç prop ha naturel, er bayannèd en temalehé d'omb él m'ou doé groeit é quevér er grechénion quetan ag en Ilis, guet er faus creden ou doé é lahé er grechénion-cé ur broaidur de zaibrein é guig ha de ivein é hoaid. Hag open, én ur recev corv ha goaid hur Salvér hemb guélèt er huirioné ag é bresanç dré deulegad er horv, hur fé en dès muioh a vérit. Péh mérit hun behé-ni én efféd é credein é presanç Jésus-Chrouist pe hellehemb hi guélèt guet deulegad er horv ?

IV. — Dré ol er péh hun nès laret, hui e zeli comprenein bermen guet a guemb e zou étré er sacremant adorebl ag en Autér hag er sacremanteu aral. Er sacremanteu aral n'ou dès ou natur a sacremant meit ér momand ma vé impléet en danné a bep-unan a nehai d'on rein d'unan-benac. Él-cé er vâdiènt n'en dès é natur a sacremant meit ér momand ma taulér en deur ar pèn en hani e vâdéér én ul larèt er honzeu ordrénet; er gonfirmation n'en dé é gùirioné sacremant meit ér momand ma laqua en Escob en oleàu sacret ar tâl en hani e gonfirm én ul larèt er honzeu ordrénet. Mæs ne hellér quet larèt er memb tra ag er sacremant adorabl ag en Autér péhani e zou ur gùir sacremant ag er momand m'é ma bet consacret en danné a nehou; ha ne cess quet a vout sacremant tré ma vé conservet en aparanceu ag er bara ér cibocr, pé en aparanceu ag er gùin ér halir. Chetu perac hur Salvér e hellé larèt é gùirioné d'é apostolèd penaus e oé er péh e guenigué dehai e oé é gorv hag é hoaid quênt m'ou doé recenet er sacremant.

Open, ér sacremanteu aral en danné ne vé quet chanjet én ur sustanç aral. Él-cé en deur ag er

vadient, en oleau ag er gonfirmation e gonserv on natur a zeur hag a oleau; maes er sacremant ag en Autér, er péh e oé bara ha gùin é raug er gonsécration e zou chanjet én effèd hag é gùrioné é sustanç a gorv hag a hoaid hur Salvér Jésus-Chrouist.

V. — Larein e hrér penous en Eutru Doué ne hra quet mui miraclou; ha neoah ean e hra bamdé miraq cleu bras dirac hun deulegad, ha ne hramb quet caz erbet a nehai. Gùéharal, dré ur gonz hemb quin Doué e grouéas en nean hag en doar; én dimèen a Gana, Jésus-Chrouist e chanjas en deur é gùin; ean e vàguas gondé puemb mil a dud guet puemb tam bara; ean e laré ur gonz, hag er ré varhue e sortié ag ou bé leen a vuhé..... Ol en tren-cé e oé miracleu bras, hag en dud e oé souéhet doh ou guélèt..... Maes hur Salvér Jésus-Chrouist, dré é vinistrèd, e chanj bamdé er sustanç ag er bara ér sustanç ag é gorv divin, er sustanç ag er gùin é sustanç ag é hoaid précius; er miracl-cé e zou quer bras èl er réral, p'en dé gùir ne hel bout groeit meit dré ol-buissanç en Eutru Doué, ha ne hramb quet caz erbet a guement-cé! Hur Salvér Jésus-Chrouist, arlerh é résurrection, en dès ur horv glorius, immortel, liguernus ha splan èl en hiaul; hama, én ur zischen én hosti, ean e guitta é splandér, en hum hroa distér, distéroh hoah eid én marchaussi a Vethléem, eit hul laquat de dostat guet confianç: quement-cé e zou ur miracl, ha ne chonjamb quet é quement-cé! Jésus-Chrouist, bihue hag immortel én hosti-cé, e huél guet é deulegad er horv ol er péh e hrér tro-ha-tro dehou; ean e gleu ol er péh e laramb, ean e huél memb er péh ne laramb quet hag hun nès boant de larèt;

ean e huét anfin ol er péh e choujamb hag er péh e resiqamb, ha ne hramb quet cas erbet a guement-cé ! Jésus-Chrouist e zoo én nean é péhani é vou de virbuiquin ér gloér éternel, ha neoah dré garanté aveid é vugalé, ean e zou ar un dro é quement bro e zou, é péh léh é vé offret er sacrefiç agent overen, ean e zou én tabernacl a guement parrés e zou, ean a zou antiér é quement hosti e zou, hag antiér é quement péh e zou ag en hosti, ha ne chonjamb quet é quement-cé ! En ælèd ag en nean e zou stouyet izel tro-ha-tro d'en hosti santel-cé aveit hi adorein, ha ne remerquamb quet quement-cé ! Guet a viracleu enta e hra hur Salvér Jésus-Chrouist ér sacremant adorabl ag en Autér ! Mar n'ou guélamb quet guet deulegad er horv, ni ou guél guet deulegad er fé, hag er fé ne dromp quet.

1° Lamonas, escob a Gaza, ér Palestin, e valéé un dé guet ur vanden perbinderion, pe houlennas un Turk guet-hou penaus é hellé credein en hum chanjé er bara hag er gùin é corv ha goaid Jésus-Chrouist. Quentéh en escob santel e rescondas dehou : « Quement-cé n'en dé quet diæz de Zoué, rac ean e hel gohér dré ur miracl er péh e bra baindé eid en treu crouéet. P'en d'oh deit ér bedmen, ne oèh quet quer bras èl bermen ; petra en dès ou laqueit de gresquat ? N'eu dé quet er péh e hués daibret-é en dès hum chanjet én-oh, én hou sustanç ? — Mæs, emé en Turk-men, ha possibl-é ma vebé memb corv Jésus-Chrouist é ol hou ç'ilisieu ? — Nitra n'en dé dibossibl de Zoué, emé en escob ; hag er rescond-cé e zelhehé bout tren erhealh aveid oh ; mæs aveit discoein d'oh penaus quement-cé e hel bout credet, queméret ur miloér

ha presantet-ean d'en hiaul, hui e huélen ea hanal én-hou ur huéh; torret er miloér-cé, hui e huélun en hiaul quen antiér é quement tam e zou ag er miloér-cé, èl m'er guéléh ér miloér quent ma oé torret. Mæs chetu hosh amen brâuoh; pe laran d'oh quement-cé, n'eu dé quet guir é vé cleuet me honzeu antiér dré bep-unan a han-oh? Hui e zou amen cand péré en dès cleuet me honzeu antiér. Er honzeu-cé enta, hemb cessein a vout antiér, en dès hum hroert a nehué hag hum zispartiet é scoharn peb-unan a han-oh, èl p'em behé ind laret cand guéh. Isplicquet t'eign penaus en hum hroa quement-cé, ha hui e hellou comprenein er mystér adorabl-men. » En Turk-cé ne gavas quet pitra de rescond de guement-cé. — En exampl-cé n'isplicq quet er mystér-men, mæs ean e secour d'er homprenein. Èl-cé en hiaul e zou ér firmament, ean hum hra a nehué é quement miloér e zou, é quement lagad e zou, ha neosh ean e chom antiér. Er memb tra hur Salvér Jésus-Chrouist e zou én nean, hag ean e zou ar un dro é quement bro e zou, é quement parrœs e zou, hag ean e zou antiér é peb léh. Quement-cé e zou ur mystér drest sperèd mab-dén, mæs ni e zelt er hredein ferm, é tretan ma er guélehemb un dé spis ha reih é ranteleah en nean.

2° Ér blai deuzèc cand dèc ha pual-uiguênd (1290), é arrihuas é Baris un dra-souéhus péhani e oé bet guélet dré milleth a dud. Ur gueth voès e gueméras argaud é prest guet ur Juiff péhani a chomé ér ru e hanhuér hiniuhue ru er Billettes, hag aveit crèd hi e lausquas guet-hon hé guèllan broh. D'en amzér a Basq, er voès-cé e heulennas hé broh guet er Juiff-cé d'hobér hé Fasq. Er Juiff e bromet dehi

rumein hé broh ha memb lezel en argand en doé prestet dehi, mar venné dégassein dehou en hosti e selié recet ér gommunion aveit hé Fasq. Er voès-pé e goussantas d'er marhad cahus hag infâmel. Pén doé er Juiff recenet en hosti, ean en trézas gent ur ganivet, ha quentéh er goaid e ridas a bouilhd. Ean en taulas nezé én ur chaudron laen a zour berbué, en dour e sas de vout ru èl er goaid, hag en hosti e gueméras quis ur grucefi. Ur voès pèhani hum gavas de zonoèt de glasq tan ér momand-cé, e huélas er miracl-cé hag en divisas tben-caër d'er réral. Er Juiff e oé bet arrestet; ean e avouéas é dorfet, hag ean e oé het condanuet de vout losquet é bihue. Ean a varhuas én é béhèd; mais é voès hag é vugalé en hum gonvertissas; hag un ills e oé bet sàuet ar el léh ag é dy. En histoérmién e zou merchet én histoér jeneral ag en Ilis a Franç.

## QUENTEL XIV.

### AG EN OBLIGATION DE GOMMUNIEIN LIÈS.

*Nisi manducaveritis carnem Filii Hominis, et biberitis ejus sanguinem, non habebitis vitam in vobis.* Joan. VI, 54.

Mar ne zaibret quet corv Mab Doué, ha mar n'ivet quet é hoaid, n'hou pou quet er vuhé én-oh.

A ol viscoah é hès bet tud ingrat é quevér hur Salvér Jésus-Chrouist; ér momand memb ma hum annoncé èl er bara a vuhé, er hara dischennet ag

en nean de vâguein incaneu en dud, ean e huël
guet anquin lod ag é zisciplèd é pêllat doh-t-bout
« Bout e zou én hou misq, e laré-ean, tud péré ne
Joan. vi, 65. gredant quet me honzen. — *Sunt quidam ex vobis*
*qui non credunt.* » Hag én efféd, ag er momand-ré
e lar d'omb en Aviél, ind e gùttas hur Salvér
*« ex hoc multi discipulorum ejus abierunt retro. »*
Coër en doé bet larèt dehai : « Mar ne zabret quet
corv Mab Doué ha mar n'ivet quet é hoaid, n'dou
pou quet er vuhé én-oh », ind e cessas a bantein
Joan. vi, 67. é gompagnoneah, *« et jam non cum illo ambula-*
*bant. »* Guet a grechénion e huélér én amzér-men
é hobér er memb tra ! Hur Salvér Jésus-Chrouist
dré garanté aveid omh, en dès vennet chomein
guet-n-omb de vout mâgadur spirituel hun eneanou
hag hilleih a grechénion, guet en digaréeu distéran,
e lausq a costé er mâgadur santel-cé, hag e
gùtta compagnoneah hur Salvér Jésus-Chrouist.
Péh un ingrateri hag ehué péh ur maleur ! « rac
emé er profæt, er ré e bêlla doh-oh, ô men Doué,
Ps. lxxii, 26. en hum gollou, *« qui elongant se a te, peribunt. »*

Me garehé hinihue laquat en ol de gomprenein
en obligation en dès er grechénion de gommuniein
ha de gommuniein hès.

I. — Communiein e zou recen er hun téad hag éé
hur halon Jésus-Chrouist presant ér sacremant admi-
rabl ag en Autér. Er gommunion e zou en eun
ihuellan, er parfætan, er santellan e hel mab-dén
gobér ér hed-men. Communiein e zou recen, én
hur horv hag én hun inean, Mab Doué, Jésus-
Chrouist, hag ar un dro guet-hou en Tad hag en
Sperèd-Santel, en Drindèd Santel, en Doué hemb
quin bihue hag éternel, e zou recen Doué, hun
vâguein a Zoué !

Preseant én hur halon dré er vâdiènt ha dré er bræç, Jésus e zou hun buhé, hun buhé spirituel hag éternel. Dré ur sacremant ag en Autér, ean e zei de viguein hun inean, de barat doh-t-hi a hum zispartiein a zoh-t-hou, d'hi hrihuat dré er bræç, d'hi goalhein a vaden, d'hi honsolein én hé foéñieu. Jésus, dré é bræç, u zou hun buhé; dré er gommunion ean e zou hun bara a vuhé.

Communiein e zou mâguein hun inean. Él er horv ne hel conservein é vuhé meit dré er bibuanç, él-ce ehué en inean ne hel conservein hé buhé meit dré er gommunion. Nerh en ioean u zou èl hani er horv, ean e us a nebedigneu; hag aveid en inean èl aveid ur horv, red-é agrêu daibrein aveit bihuein.

En hani ne zaibr quet e varhuon quênt pèl guet én nân; eu hani ne zaibr quet urhoalh e vou goan, trèd, hag en dou poén é terhel én é sàu; él-ce ehué er ré ne gommnniant quet e gouéh quênt pèl ér péhêd, un hum zisparti a zoh Jésus-Chrouist péhani e zou huhé ou inean; hag er ré ne gommuniant quet erhoalh e zou hemh nerh aveid er mad, yein é pedein, ha digalon aveid en devérien a grechéneah. Red-é enta communiein aveit boén a varhue spirituel hag éternel. Ha cheta perac hur Salvér Jésus-Chrouist en dès instituet er sacremant adorabl ag en Autér idan en aparanceu ag er bara hag ag ur gûin, aveit disquein d'omb é tlamb communiein liès, hag ean en dès laret d'omb : « Mar ne zaibret quet corv Mab Doué, ha mar n'ivet quet é hoaid, n'hou pou quet er vuhé én-oh ! » Er gommunion enta e zeli hout mâgadur ordinær en iuean, èl er bara hag ur gûiu e zou mâgadur ordinær er horv. Hui n bra tri pred

hamdé aveit conservein nerh ha buhé er horv; mæs petra e hret-hui aveit hon ç'inean péhani é zou mil gùéh précieussoh eid er horv?

II. — Er hommancemant ag er grechéneah, er grechénion péré ou doé ur fé bihue, e gompréné reih mad er burioné-cé; ind e sellé er gommunion èl bara pamdiec er grechénion, èl bara pamdiec er bugalé Doué. « Ur bara pamdiec-é, emé sant Augustin, réceuet-ean hamdé, el ma vou hamdé pourfitabl aveid oh. — *Iste panis quotidianus est; accipe quotidie, ut quotidie tibi prosit.* » Mæs ehué ind e gommunié hamdé, hag er brassan malæn aveit-hai e oé bout forhet ag er gommunion. Guéro er grechénion en dès chanjet a houdé; ne hués mui meit lizidantèd ha dihoustemant aveid er sacremant ag en Autér. Hui e houér mar dint eurussoh, ha mar dé er réral enrussoh guet-hai.

Mæs mar dès er grechénion chanjet, gourhemén bur Salvér ha sperèd en Ilis e zou perpet er memb; hag hun Mam santel en Ilis e lar d'omb perpet: « Mar ne zaibret quet corv Mab Doué, ha mar n'ivet quet ag é hoad, n'hon pou quet er vuhé én-oh! » Er Honcil santel a Drant « e zesir ma communion er fidéléd sèl gùéh ma assistant én overen; » hag er honcil a Reims, dalhet n'en dès chet hoah gùerço, e lar er honzen-men: « Ni e huél guet anquin é hès cetan crechénion péré, dré lizidantèd, en hum goutant a gommunion ur huéh ér blai..... Chetu perac ni e ordren d'er ré ni zou carguet ag en ineaneu d'instrujein er fidéléd de gommunein liès; rac n'en dès moyand erbet quin meit henneh de zégassein a nehué én hun misq en amzér eurus ag er hommancemant ag er grechéneah.

; En Ilis, güir-é, é huélèt lizidantèd jeneral en madu ur ordren, idan boén a béhèd marhuel, communiein meit ur huéh ér blai : « Te Salvér e recevei peb Pasq bumplan ma hellei. » Mæs é brassan desir-é ma communiehemb liès. Mar câret enta en Eutru Doué, hui er receuou én hou calon el liessan ma holleèh. Ean-é hou couvi d'er banquet santel-cé : « Deit devad on, hui ol péré e zou poéniet hag sâmet, ha mé hou tiboéniou, ha mé hou soulajou ; ha me rei d'oh en nerh e béhani e hoès dobér ; deit devad on mé péhani e zou hou Toué, ha m'hou recenou guet er brassan caranté ; deit devad on mé péhani e zou hou Tad, ha m'hou coalhon a vadeu. — Venite ad me omnes qui laboratis et onerati estis, et ego reficiam vos. » O ya, Doué e hoalh a vadeu en insan péhani en dès hoant ha séhet ag é garanté. « animam esurientem satiat bonis. » Mar câret en Ilis hou Mam santel, hui e gommuniou liès, revé hé desir ; mar vennet me chomou Jésus-Chrouist én-oh, mar vennet hum salvein, hui hou poull liès recour doh er gommunion, rac hennéh-é er brassan moyand e hoès d'assurein hou salvedigueah : un devotion güir ha dalhabl doh er gommunion e zou ur merch sur a salvedigueah, rac néh dès chet bet jamæs sant erhet ar en doar hemb n'en dès câret er gommunion.

Matth. xi, 28.

Ps. cvi, 9.

III. — Hur Salvér Jésus-Chrouist e lar d'omh er parabol-men én aviél revé sant Lucas : « Un dén e larès ur léign vras, hag e gouvias dehi hilleih a dud. Pe oé preparet ha prest ol en treu, ean e zavaias é servitour de larèt d'er ré couviet hum bresantein. Mæs ind e glasquas digaréeu aveit refusein a vonnet. Unan a nehai e laras : « Escuset-mé, é tan a brouein un ty, hag é han d'er guélet. » Un aral e

Luc. xiv. 16.

laras : « É tan a brenein pnemb coubl ehen, hag e han d'ou assai. » Un aral anfin e laras : « É tan a ziméein, ha ne hellan quet monnèt. » Er servitour e zivisas en digaréeu-cé d'é væstr. Er mæstr e fachas hag e laras nezé : « É gùrioné, hanni ag en
Luc. xiv, 24. dud-cé ne danhoei mui a me leign. « *Dico autem vobis quod nemo virorum illorum gustabit cœnam meam.* »

En dén péhani en dès groeit el leign bras-cé e zou hur Salvér Jésus-Chrouist péhani hun couvi d'er banquet en dès é vadeleah preparet aveid omb ér sacremant adorabl ag en Autér; hag en digaréeu-cé e zon digaréeu un nombr bras a han-omb. Unan e lar : Ne mès chet mé amzér d'hum breparein, él ma telhan, d'er gommunion ! — Gùir-é, ne faut quet communiein hemb preparation; mæs péguement a amzér e fant eit hum breparein? Mar bihuet perpet ér stad a bræç Doné, hui e vou ehue perpet preparet de gommuniein.

Santès Mari-Madelén a Bazzy e oé ur mitin é laquat é gô en toës ag hé honvand, pe glenas er hloh é sônnein de halhuein hé hoéresèd d'er gommunion. Ér momand-cé memb hi e offré hé labour de Zoué él ur hreparation de gommuniein, ha ber hendant a garanté hi hum bresantas ar en dro guet er réral aveit receu hé Salvér. « Offret de Zoué, e laré-hi, offret de Zoué ol hou çœvren, groeit-ind ol eit plijein debon, ha nezé tosteit guet confiançe. Mar e hoès enta hilleih a dregass hag a labour, en dé quênt hou communion, offret de Zoué ol hou tregass hag hou labour ; chonjet én hou Salvér én ur vonnèt de gousquêt ; én ur zihun de vitin, chonjet hoah én hou Salvér péhani e zon doh hou cortoz ; én ur vonnèt d'en ilis, offret hou commu-

mon d'er Huérhiès, ha receuet nezé guet caranté en Haui en hum ra d'oh dré garauté. Er honzeucé e zou conzen sant Françoes a Salas.

En eutru de Ségur e lar d'omb : « Me mès hanauet ur heih croaidur goaldrettet dré é dud hemb fé hag hemb lézen, sel guéh ma pratiqué é zevérieu a grechéneah, péhani neoah a houdé é guetan communion n'en dès chet mauquet sul erbet a assistein én overen nag a gommunicin. Ean e saué forh mitin, e sortié doucig a dy é dud eit monnet d'en overen ha communiein, ean e bré é act a drugairé én ur zonuèt én dro, hag ean e retorné d'é hulé hemb gout d'é dud. — Me banàn hoab bermen, émé er memb eutru, hilleib e vamen e fameil péré e ya bamdé han ha gonyan d'en overen eit communiein hag e retorn d'er guér de guamér sourci ag ou fameil. Goulennet guet-hai mar ue zessàuant quet erhat ou hugalé, ha mar n'en dé quet eurus ou fameil guet-hai ! » Hou pet enta er volanté vad-cé, hon pet er sperèd-cé a fé én heu ç'ol overeu, ha hui e gavon amzér erhoalb de gommuniein erhat liès.

IV. — Lod aral e lar : « Ne véritan quet communiein quel lièa; me zou goan, me zou yein, me fal inclinationeu e hra d'ein ur brézel eahus, ha me gouéh perpet ér memb péheden !

1° Ah ! ne véritet quet ! Cbetu perac é larér d'oh hum bresàntein guet er vrassan bumilité; mæs sel gèllan é chomeèb hemb communiein, sel bihannoh é vériteèh er bonheur-cé, rac bamdé é cresque en nombr ag hou péhedeu, ha mar ne véritet quet hinihue, hui e véritou hoah bihannoh arlerb ur blai. Dré en digaré malenrus-cé, hui e lausq er blaieu guellan ag hou puhé de dremeinein hemb

tostat d'er sacremant adorabl ag en Autér ; an dale zoi marcé é péhani é clasqueèh er recen ; hui n'hou pou quet er bonheur-cé. « Hui em hlasquouet, emé hur Salvér, ha n'em baveèh quet. » Ya, hou lindentéd e hinihue e ra léh de zonjein ma n'hou fo-bého en Eutru Doué, ér momand ag hou marhiné, ag er gonsolation dé recen er bara-cé é vehé hou pou disprizet épad hou puhé. En ur durtli tèrmen ag ur mis d'en aral, ag ur blai d'en aral, hui deu ardran betag er marhue, hag ag er marhue betag en ihuern é péhani ne hellér quet mui lien-nein ardrau ! Péh ur folleah !

2° Hui e zou goan ! Chetu perac é larét d'oh communiein liés de rein nerh d'oh. Petra e hrehai eid er horv p'en d'oh goan ? Hui e ra bihuiq dehou d'er brihuat. Mæs mar chomet hemb dé-brein, goah ar hoah é teèh de vout goan. Communiet enta liès, rac er gommunion e grihua buhé spirituel en inean.

3° Hui e zou yein ! Quèrhet enta liès de sterdein hou calon doh hani un Doué læn a garanté. Pe hoès aneouit, hui e dosta d'en tan de duemmèt. Hama, ér sacremant adorabl ag en Autér é sun ha tan a garanté hur Salvér ; tosteit enta dehou gué en desir d'er hàrein.

4° Hou fal inclinationeu e hra d'oh ur brezel calius ! Chetu perac ne zeliet quet péllat doh er gommunion, rac er gommunion e ra d'oh perhole feahein en tautationeu, é hoarant doh er péhèd marhuel, hag e ra d'omb memb er pardon ag er péhedeu véniel. N'en dé quet é p'en da ur soudard de gombattal é teli abandonnein é arm, pé ou é son stir a vont feahet.

5° Hui e gouéh perpet ér memb péhedeu ? Mæs hi

ahri e hoñj ne gouéheeh quet mui, mar abandonnet er gommunion? Mar couéhet dré hoannedigueah, dreatou ma queméret hou pihuanç ordinær, mar cosset a zaibrein, é léh bout goan hui e varhuen guerhen nân. El-cé ehué mar cosset a gommuniem, é léh conébein é péhedeu distér, hui e gouéhou quênt pêl é péhedeu marhuel. « Bamdé é péhan, emé sant Ambroës, bamdé enta e mès dobér a remèd. — *Qui semper pecco, debeo semper habere medicinam.* »

Vis. Lod aral e lar anfin : Eue e mès ag en dud!

« Mar clasquet plijein d'en dud, emé sant Paul, n'en dob quet mui serviterion Jésus-Chrouist. » Mar goulen en dud guet-u-oh perac é communiet quel liès; emé saut Françoes a Sales, laret dehai penaus é communiet eit disquein carein Doué, eit hum gorrijein ag hou teicheu, eit hum zélivrein ag hou misérieu, eit clasquein soulajemant d'hou poénieu, hag aveit harpein hou coannedigueah. Laret dehai penaus deu sort tud e zeli communiein liès: er ré parfæt, rac m'é maut disposet mad, hag er ré dibarfæt, eid arrihuein ér barfætion; er ré crihue guet eun a hoannat, er ré goan eit crihuat; er ré yah eit hum hoarautein doh er hlinhuéden, er ré clan eid ou dout er yehaid. Mas laret open penaus é communiet hui liès, rac él ma oh ag er ré dibarfæt, goan ha clan, hui e hoès dobér a receu liès en Doué péhani e ra er barfætion, en nerh hag er yehaid. Laret d'er ré arouarec communiein liès, rac m'ou dès en amzér d'er gobér hemb direzemant; laret d'er ré e zou carguet a dregass communiein ehué liès, rac sel mui é ma poénieu ou labour, sel mui eu dès dobér ag ur vâgadur

sonn. Laret anfin penaus é communiet liès, aveit disqueiu communieiu erhat, rac d'en ordinær ne hrér mad un dra meit doh ér gobér liès ér memb fæçon.

Lausquet euta a costé ol en digaréeu-cé, ha bén a volanté vad de gommuniein liès, rac ér gommunion groeit liès é cavér nerh ha couraj d'hum aqùittein ag eu devérien diæssan ha calettan.

É Paris, é oé un trafiqnour forh pinhuiq a zanné, mæs hemh religiou, ha memh anemis d'er religion. Deit de vout intan a houdé ur certæn amzér, ean en dès laqneit é zihne verh én ur scôlaj é péhani on dès disqnet càrein ha chervijein Doué. D'en ouaid a huéhzéc vlai, é verh couhan e zeu deit de gondui é dyegueah. Er verh-men, forh devot ha ferm én hé devotion, n'hi dès chet lausquet a costé hanni ag hé accustumanceu mad, mæs hi e zon ohlijet de hratiquein hé devérien a grechéneah é cuh guet eun a golér hé zad. Neoah, un dé ean hi sompren é tounèt ag en overen, é compagnoneah hé matéh, hag ean e houlen guet-hi guet colér ha guet goah mar hi dès ehué communiet? « Ya, me zad, e rescondas-hi guet un hardéhtèd santel, ha me mès ehné pedet paudmad aveid oh! » — Mæs hà hui e gommuni liès, e houlennas hoah en dén counaret-cé? — Ya, me zad, me mès er bonhenr-cé forh liès; ér gommunion é cavan en nerh d'hum aqùittein ag ol men devérien, hag é particulhér de vout éu hon quevér ur verh mad ha carantéus. » Eu déu-cé e hléguas é bén, hag éu ur chonjal péh quen donç e oé er verh-cé én é guevér deustou ma oé ean quer rust aveit-hi, an dareu e zas éu é zeulegad, ean e sterdas é verh ar é galon, hag ean e laras dehi : « Me merh, me

hou eurus d'em bout ur verh él-ob i » Ag er mo-mand-cé, en dén-cé en dès chanjet agrén a vuhé. Eurus enta er fameil é péham é cârér communiein hés ha communiein erhat !

## QUENTEL XV.

### HAR DE MAD MA COMMUNIOU ER VUGALÉ LIÈS.

*Sinite parvulos venire ad me, et ne prohibueritis eos.* Marc. x, 14.

Laosquet er vugalé de zonnèt devad on, ha ne barret quet doh-t-hai a dostat.

Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès bet ur garanté special avéid er vugalé épad é vuhé ar en doar. En Aviel e lar d'omb penaus « ean on heméré étré é zivreh él ur vam carantéus, hag ean e ré dehai é vénédiction én ul laquat é zeourn ar nehai, — *et complexans eos, et imponens manus super illos, benedicebat eos* » Er sacremant adorabl ag en Autér é caramé e zou er memb é quevér er vugale. Ean e zeco d'omb é dabernacl hag e lar : « Lausquet er vugalé de zonnèt devad on. » Ean el lar de bep mam crechénès, ean el lar de bep-unan ag é vé-léan. Ean e lar d'er vam crechénès : « Er galon e mes roit t'oh ne helleh quet bout carantéussoh eit me hani. Er sourci e hoès ag hou pugalé n'ou goa-rant quet quement él en abri a me autér. Hou chér tinérah aveit hou pugalé ne tal quet aveit-hai ur gommunion vad, « lausquet hou pugalé de zonnèt Marc. x, 16.

devad on. » Ean e lar d'er vêlean : Inean er hroaidur e zou un doar mad é péhani ol er péh e zou divin e glid hag e hourfit guet æzemant. Mar vennet dehuéhattoh æstein calz, soignet er plandennen distér-cé; ha mar vennet guélèt un dé ur boplad crechénion grêdus é azéein doh en daul santel, tolpet a vermen étal me zabernacl en ælediguen-cé, « lausquet er vugalé-cé de zonnèt devad-on. » Ean e lar d'er hroaidur ean-memb : Me mès reit t'id ur galon pur aveit me hârein muyoh; me mès reit t'id un inean simpl, aveit divisein guel guet-n-id; me mès reit t'id un téad loquant, rac me gâr ha gânnenneu devot; me ven bermen laquat ar ha déad er mél délicius ag er sacremant ag en Autér, aveit disquein d'id péguement é on douç ha mad, « dèes devad on guet confianç. »

I. — Hum hreparein e hrér guet er brassan sourci d'er guetan communion, ha ræson e zou, rac er guetan communion e zou ur vamen a vonheur p'en dé groeit mad, hag ur vamen a valeur pe n'en dé quet groeit mad. Mæs hout e zou hugalé hag e hra seblant a gredein penaus ou dès groeit ol er péh e zou necessær, a p'ou dès groeit mad ou hetan communion. Hum drompein e hrant a vras. Arlerh er guetan communion é teli commanç quentéh er gùir vuhé crechén, er vuhé réglet ha poset; nezé-é é commancér hout é gùirioné servitour de Jésns-Chrouist. Er vugalé péré ou dès groeit on hetan communion e zou obljet de vihnein èl gùir grechénion én ur réglein ou buhé ar hani hur Salvér Jésus-Chrouist én amzér ma oé croaidur. Hama, hur Salvér Jésus-Chrouist, én amzér ma oé croaidur, e hré tri zra péré e chervij d'omb d'instruction ha d'exampl : de guetan, hur

Salvér e yé d'en déieu gouil d'en tampl guet sant Jojeb hag er Huérhiès, hag e assisté én officeu, sacreficeu hag instructionen e hrér mon, « *et ibant parentes ejus per omnes annos in Jérusalèm in die solemni Paschæ;* » d'en eil, Jésus-Chrouist e aboeissé de sant Jojeb ha d'er Huérhiès, « *et erat subditus illis;* » d'en drivèd, hur Salvér e gresqué én ouaid, é furnæz hag é græç dirac Doué ha dirac en dud, « *et Jesus proficiebat sapientiâ, et ætate, et gratiâ apud Deum et apud homines.* » Cheta ehué devérieu principal er vugalé arlerh ou hetan communion. Luc. II, 41. Luc. II, 51. Luc. II, 52.

Hama, aveit ma hellou er vugalé pratiquem erhat en devérien-cé, ind e zeli bout gredus de bedein Doué de vitin ha de noz, ind e zeli drest peb tra covessat ha communiein liès.

II. — Necessær-é enta ma renehnéou liès er vugalé ou hetan communion. Bugalé, dré er gommunion groeit liès é tisqueèh bout gùr grechénion, hag é caveèh en nerh de gandalhein doh er vuhé grechén.

1° En devotion e zon agrén diazéet ar er fé: Hà hui e ven hou pout ha conservein ur fé bihue, sonn, ur fé péhani en hum zisco dré en œvreu? communiet liès, ha communiet erhat, « Jésus e ra d'hur fé hé hommancemant hag hé farfætion, — *auctorem fidei, et consummatorem Jesum,* » ean hemb-quin e zégass ag en nean en donæzon divin ag er fé d'en inean péhani e hum joént doh-t-hou. Mar ne gommuniet quet liès, hou fé e vihannou a nebedigueu, hag hi e zei ér fin de vout quer goan ma liscoéi hont marhue én dondèd ag hou consciang. Hebr. XII, 2.

2° Hà hui e ven conservein hou ç'innoçanç, pé, mar e hoès bet ér maleur d'hi hol, hà hui e ven

hi hayouêt a nehué, ha bihnein pur én amzér de zonnêt? communiet hès. Er gommunion santel e zou er moyand nerhussan de hoarnein er burhud. Hur Salvér Jésus-Chrouist, dré é gorv pur ha sacret e zistannon er goal inclinationeu péré e gomanç hum revoltein én hou mampreu, hag é hoarnei tantationeu er goal-sperêd ; é garanté quen-doug péhani e netta er galon e laquou én-oh mui-yoh-mui hirris ha caz doh er vinç méhus. Hemb er gommunion groeit hès, diæz-é de galz a vugalé bihuein pêl pur ha santel, ha guet er gommunion groeit hès, æz-é d'en ol héli en hênt ag er vertu, rac en tantationen n'en dint quet quer crihue ha ne attaquant quet quel hès.

Er sacremant adorabl ag en Autér n'en déseant bara en dud crihue, bara en dud choéjet, hag er
Zach. ix, 17. gùin péhani e hra er gùérhiésèd, « *frumentum electorum, et vinum germinans virgines?* » N'en dé-ean ur remèd péhani hun gùella ag hur péhedeu veniel, hag hun goarant doh er péhedeu marhuel ;
Trid. « *antidotum quo liberemur a culpis quotidianis, et a peccatis mortalibus preservemur?* » Tadeu ha mamen a fameil, pe hanauchèh reih mad er vertu ag er gommunion santel, hui e zougnehé hou pugalé de dostat hessoh d'er sacremant a Bénijen ha d'er sacremant adorabl ag en Autér, ha dré-zé hui hou
Luc. ii, 52. pehé en eurustèd d'ou gùélèt « é cresquat én oaid, é furnæz, hag é græç dirac Doué ha dirac en dud. » Ne laret quet penaus n'en dint quet parfæt érhoalil aveit communiein, rac Doué, péhani e zou er vicu deleah memb, ne houlen guet ur hroaidur meit ur péh e hel ur hroaidur rein dehon, é garanté hag e volanté vad.

3° Bugalé, hà hui e ven pedein erhat? Hà hui e

ven disquein er scianç ag er beden péhani n'en dé meit er scianç ag er salvediguéah? Hà hui e ven cârein Doué a greis hou calon? Hà hui e ven conservein er hræç ag hou pâdiènt, ha derhel én-oh buhé Jésus-Chrouist, er vuhé spirituel, divin hag éternel? Én ur guir, hà hui e ven santeflein hou ginéau hag hi salvein? Communiet liès. Azé é ma tout, rac er gommunion e zou Jésus-Chrouist eanmemb.

Me Jésus-Chrouist e zou er vameu ha n'en dès meit hi ag er vuhé crechéu, ag er gùir devotion, ag er santeleah, ag er beden, ag er barfætion, ag eu aboeissanç, ag er henyeu, ag eu humilité, ag eu doustér, ag er batiantéd. Ean e zou er vamen durm ag er hurtèd, ag er fé bihue, ag er garanté doh Doué, doh er Huérhiéa, doh en Ilis catholiq; én ur guir, Jésus-Chrouist e zou er vameu ag ol er péh e zou mad, ag ol er péh e zou just, honest, brâu, gùir, bras ha crihue. Hama, Jésus-Chrouist e zou er sacremant adorabl ag eu Autér. Pihuebenac e hum zisparti doh er sacremant adorabl ag en Autér e hum zisparti dré-zé memb doh Jésus-Chrouist « péhani en dès é hunan er honzeu ag er vuhé éternel, — *ad quem ibimus? verba vitæ æternæ habes.* » En devotion é quevér er sacremant adorabl ag en Autér n'en dé meit er pratiq a garanté Joan VI, 69. *Doué. Arlerh* er gommunion sacrilèj n'eu dès nitra goah aveid ur brechén eid en dihoustemant hag el hirdantèd é quevér er gommunion. A gaud a vugalé péré e gol græç Doué, a gand a dud youanq péré e zou stleijat dré er remoul ag er vinceu méhus ag er bed-men, bout e zou uandéc ha puarniguénd péré ou dehé hum salvet æz mad p'ou dehé bet er houraj de gommuniein liès ha réglet mad.

5° Me lar liès ha réglet mad, rac unan ne zeli quet bout hemb en aral. Bugalé, communiet liès, mæs communiet réglet mad. En dalh ag er régl e hra nerh en accustumanceu mad, e sonné comportemant er brechén, hag el laqua de gan dalhein doh en hènt mad.

6° Bugalé, ne chelenet quet enta doh er ré péré e vennehé hon péllat doh er gommunion. Ind e labour a dra-sur énep de Jésus-Chrouist hag énep t'oh, hag ind e sàu caus er goal-sperèd. Ne liou yant quet en droug e hrant, nag er vad doh péhani é parant. Ind e lar er hontrel d'er péh e lar ol er Sænt, d'er péh e lar hag e ansaign hun mam santel en Ilis. Ind e lar er hontrel, é particuliér, d'er péh e lar hag e houlen hun Tad santel er Pab Pi IX péhani e gâr en dud youanq hag e zesir ou guélet é communieiu liès.

7° Ne laret quet chué, bugalé, rai yeuanq-on hoah ! En ouaid ne hra quet mtra amen, en dispositioneu ag er galon e hra tout. Ur hroaidur à unnêc pé a zeuzêc vlai péhani e gâr Doué à greis é galon e zon ér stad de gommuniem liès quercloüs èl un dén avancettoh én ouaid ; ha memb ur hroaidur devot e zou gùel ér stad de gommuniem liès eid un dén couhoh péhani ne gâr quet quement en Eutru Doué. En meaneu n'ou dès chet a ouaid, hag én meaneu é tischen hur Salvér Jésus-Chrouist : én meaneu é hra hur Salvér Jésus-Chrouist é zamenranç.

Er péh e laran ag en ouaid, me hel el larêt ag en amzér : ne zellér quet sellèt doh en amzér, mæs doh en disposition ag er galon. En hani e gommunin erhat, ne gommuni quet jamæs rai liès ; en hani ne gommuni quet erhat, e gommuni perpet rai

liès, na ne hrehé meit ur gommunion ér blai, na ne hrehé meit unan én é vuhé. Ne sellet qnet enta, bugalé, na doh en ouaid na doh en amzér : réglet hou communioneu diar er péh e lar hou covézour, diar er santimanten e hoès én hou calon é quevér en Eutru Duué, diar hou volanté vad d'er chervijein, diar en dobér particuliér e santet én hon ç'i-nenn, diar en devotion e hoès aveid er sacremant adorabl ag en Autér. Chetu er gùir règl ag er gommunion aveid ol er fidélèd, aveid er ré vihan querclous èl aveid er ré vras.

III. — Mar guellet, bugalé, communiet peb sul ha peh dé gonil, mar e hoès er volanté de vihuein èl gùir grechénion, de zihoal doh er pébèd ha de bratiquein en devérieu péré e jauj doh hou ç'onaid ha doh hou condition. « Ni e recen hamdé er sacremant adorabl ag en Antér èl ur vâgadur e salvedigueah, meit ha ni e vehé forhet a nehon a balamort d'ur péhéd marbuel henac, » e lar d'omb sant Cyprian. « Ne vlaman na ue vélan er ré e gommuni hamdé, e lar d'omb ehué sant Augustin, mæs me gonseil de ol er fidélèd communiein peb sul, ha mé ou ingaj d'er gohér adal ma forbannemnt ag ou halon er volanté de béhein. »

Mar ne hellet quet communiein peb sul, rac ne hoès chet calz a amzér de rein d'er beden, pé d'hum instrujein muyoh ar hou religion, communiet ahoel peb puembzéc dé, mæs d'er bihannan commnniet peh mis, ne chomet quet jamæs pélloh hemb communiein.

D'hou covézour é aparchant drest peb tra merchein d'oh pegours é telet communiein, rac hou covézour e zou hemb quin er juj ag hou cousciang. Discoeit d'hou covézour dispositioneu quer mad ha

quer santel ma von eurus de hermettein d'oh communiein hès, rac ean-é e zalh étal oh léh en hani en dès laret : « Lausquet er vugalé de zonnet devad-on, ha ne barret quet doh-t-hai a donet,
Marc. x, 14. — *Sinite parvulos venire ad me, et ne prohibueritis eos.* » Hag hur Salvér Jésus-Chrouist e façonnou a nebedigueu hou ç'ineaneu tinér doh é hmaj ha doh é hanvaledigueah, rac in'hon pou ret dehou er blaien caëran ag hou puhé. Ean-memb e zisquou d'oh er guir devotion, er fæçon de bedein, er guir vuhé crechén. Ean e rei d'oh er houst ag en trou divin. Hui e gavou guet-hou en eurustéd hag er peah ér hed-men, ha goudé hou pout er recèuet lès ér hed-men, hui e yei un dé d'er guélet doh-fâç, ha d'er hârein a greis hou calon épad en
Joan. vi, 55. éternité. Ean-memb el lar d'oh : « Pihue-bennac e zaibr me horv hag e iv men goaid en don er vuhé éternel, ha m'er ressuseiton én dé dehuéhan. »

— Me hanàu é particuliér un inean devot péhani a houdé hé hetan communion n'hi dès chet jamais manquet a gommuniein peh sul. Hi en dès bihihue puemh plai ha deu-uiguênd. Pihue e hellehé laret penaus hi dehé guellet candalhein doh en hént ag er vertu, pe ne vehé quet het quer fidel de gommuniein hès?

Ur hroaidur en doé groeit mad é guetan communion. Tré ma oé bet fidel de dostat liès d'en daul santel, ean e vihuas pur, mad hag amiable é quevér é dad, é vam hag en ol. Mæs dehuéhatoll é dud ou doé bet er maleur d'en davaiein de zisquein é vichér d'ur guér oral. Hion ean hum lausquas de vout gouniet dré gansorted fal, hag ean e ehandonnas er gommunion. Quênt pél ean e oé conciet dré hep sort vincen. Ean e zas d'er guér.

Mæs èl ma oé marhne é inean ha chairret doh graç Doué, é galon e oé ehué chairret doh er garanté é quevér é dud; hag ean e bré on affliction dré er vuhé digampen ha dirolet. N'en dé quet mui james d'en ilis. Neoah en dé ag er guetan commnnion e arrihnas aveid er vugalé ag er harrœs-cé. Dré fin derhel ar nehou, é dad hag é vam e zas de ben ag el laquat de vonnèt guet-hai d'er cérémoni-cé. É huélèt er vugalé tolpet én ilis, ean e sant én é inean un trecou doh péhani ne hel qnet hum zi-huen, ha quént pèl en dareu e rid ag é zenlegad. Arlerh er cérémoni, ean hum daulas étré divréh é dad hag é vam, ha guet calz a zareu ean e laras dehai : « O me zad, ô me mam, ne hellan qnet mui harzl me mès guélet er vugalé-cé devot èl aèlèd; me zon bet èl d'hai guéharal, e mès-mé chonjet nezé, ha me oé eurus..... Me mès guélat er bélég e gâren, hag e mès ouilet quement a boudé é varhue..... Me mès er guélet é sortiein ag é vé, ér momand ag er gommunion; ean en dès queméret léh er bélég e zou Person bermen. Me mès er guélet. Ean e oé èl én dé a me hetan communion; ean e zalhé en hosti santel én é zorn, hag ean e sellé doh-ein, èl p'en dehé m'en gortest. Me mès er guélet ér momand m'é ma bet renehnéet er promesseu ag er vâdiènt. Ean en dès taulet ar-n-an ur sèl caranteus, mæs trist ha truhéus. Ne greden quet mé seuel men deulegad. Ean en dès men galhnet : « Jnles, em'ean, petra e hès-té promettet d'ein-mé en dé ma hèa groeit ha guetan communion? » O me zad, ô me mam, pardonnet d'ein en anqun e mès groeit t'oh én amzér tremeinet..... » En dé-cé memh ean e yas de gavonèt er person nehné; ean e govessas é béheden;

hag ag én dé-cé, ean e hra scùir vad er barrec abéh; ean e zou joé ha lehuiné é dud, ha consolation é berson, rac hermen ean e gâr er gommunion.

Dalhet enta doh er gommunion, ha n'anccehet quet er péh e lar d'omb er Sperèd-Santel: « En dén youanq e héli é guetan hènt, ha memb a pen da de vont couh, ne bélla quet a zoh-t-hon.

Prov. xxii, 6. *Adolescens juxta viam suam, etiam cum senuerit, non recedet ab eâ.* » — *Amen.*

---

## QUENTEL XVI.

### GUET PÉH DISPOSITIONEU É TELIÉR COMMUNIEIN.

I Paralip xxix, 1. *Opus grande est, neque enim præparatur homini habitatio, sed Deo.*

Un dra a gonséquanç vras-é; rac n'en dé quet eid un dén, mæs aveit Doué memb é preparér un dameuranç.

N'en dé quet erhoalh aveid omh hanàuein en obligation hun nès de gommunieîn ha de gommunieîn liès; red-é hoah communieîn erhat; hag aveit qnement-cé, red-é hum breparein a hur galon. Pe venneheé nr roné, en Tad santel er Pab, pé en Æl ag en nean annoncein d'omh é visit, guet péh sourci é preparehemb-ni hun ty? Péguement é vehé honesteit, auzet caër er hourd, en derguey, en ty abéh? Mæs n'en dé quet nr roné-é, n'en dé quet en Tad santel er Pab, n'en dé quet un Æl ag

en nean-é, mæs paudmad ihuelloh ha guèl eit-hai, Jésus-Chrouist-é, a béhani er roué, en Tad santel er Pah hag en Æl n'en dint meit er servitérion, Doué ean-memb-é, er Mæstr souveræn a guement ter e zou, e annonç d'omb é visit, pe zeliamb communiein. « *Neque enim præparatur homini habitatio, sed Deo.* » Guet péh sourci enta é tehamb-ni preparein en dameuranç ag hun inean ? Ag en aprest d'er gommunion é han de gonzein d'oh bihihue.

I.— Bout e zou dihue fæçon d'hum aprestein d'er gommunion : en hani quetan e gonsist doh hum aprestein a bêl, hag en eil doh hum aprestein a dost. En aprest pêllan-cé, a béhani hun uès déja larèt un dra-benac, e gonsist é houestat, é purifiein hur housciang a bep sort péhedeu, er péhedeu distér ne tallant quet muyoh eid er péhedeu bras. Un tachadur distér e gouci hun dillad, hag e zou un tachadur querclous èl er ré vras. Ne faut quet bout prop dré hantér, red-é bout prop agrén. Cassat er péhèd e zou enta er guetan condition ag en aprest mad de gommuniein ; penaus é hellehemb-ni cârein er péhèd p'hun nès un desir de recéu er vamen ag en ol santeleah ?

Red-é open laquat poén de gombattal hun sieu, ude larèt-é, certæn inclinationeu péré hun doug d'er péhèd, dré exampl, er scandèd a bèn, er sperèd digampen ha dibarfæt, èl lizidantèd, er parès, en allurtemant, er fal imur, en orgueil, en diaboeisanç, er garanté, en istim rai vras aveid omb hun hunan, er vanité. Hur Salvér ne gâr quet er sieucé. A dra-sur ne vou quet én un dé é tehemb de vout parfæt, mæs ni e zeli laquat poén bamdé de gombattal hun sieu, de dennein er fal lezeu ag hun inean a vesul ma sàuant ou fèn.

Anfin red-é auzein caër hun halon, én ur hobér hun pedennen guet muyoh a attantion hag a zevotion, chonjal liessoh én hur Salvér, hum aquit-tein guet muyoh a sourci ag hun devérieu pandéemp ha clasquein plijein de Zoué én hun ol œvreu. Ghetu-en aprest péllan e zell gohér er brechén p'hum zispos de gommunien.

II. — En aprest tostan e gonsist é laquat én hun inean en dispositionen necessær eit ma vou mad hun hommunion, hag ebué é laquat én-omb ersa tæn dispositioneu revé er horv.

Er guetan disposition agrén requis aveid en ineaü e zou er stad a hræg Doué. « Peb-unan e zeli hum aproquein, emé sant Paul, hag examnein é gon-sianç guet er brassan sourci quênt tostat d'er sa-
I Cor. xi, 28. cremant-men. « *Probet autem seipsum homo, et sic de pane illo edat et de calice bibat.* » Ha goudé en-examén perhuéh-cé, mar hum sant cablus ag er péhèd marhuel benac, ean e zeli agrén en doutt recour doh er sacremant a Bénijen eid en doutt er pardon a nehon.

Er sacremant adorabl ag en Autér e laqua é mi bihue er ré er receu. Er ré marhue ne guénérans quet mui bihuanç ; hama, er ré e zou marhue dré er péhèd marhuel ne hellant quet ebué receu er mâgadur spirituel-men quen n'ou dou cavet a nehué er vahé ag ou inean dré en assolven. Red-é enta bout hihne, hont pur a hep sort péhèd marhuel, rac en Hani e receuér e zou en Doué ag er hurtéd, er vamen ag en ol santeleah péhani n'hum bleu meit én ur galon pur ; é creis er boquetteu lis é vad
Cant ii, 16. gobér é zamouranç, « *qui pascitur inter lilia.* » Aveit rein d'omb d'antand er hurioné-men é vennas hur Salvér golhein treid é apostoléd, quênt

rein dehai é gorv hag é hoaid divin; sant Pièr e gomprenas erhoalh quement-cé p'en dé gùr é laras d'hur Salvér : « Salvér, ne holhet quet hemb quin Joan. XIII, 5
me zreid, golhet ehué men deourn ha me fèn, — *Non tantùm pedes meos, sed et manus, et caput.* » Joan. XIII, 9.
Aveit rein d'antand er memb tra, é laré gùcharal en diacr é rang er gommunion : « En tren santel enneh aveit en dud santel. — *Sancta sanctis.* » Anfin, quement-cé e zon merèhet d'omb, én Aviél, ér parabol ag ur roué péhani en doé couviet un nombr Matth. XXII, 1-12
bras a dud d'ur banquet royal en doé aprestet, ha péhani e huélas é misq er ré couviet unan-benac hun'en doé quet er gusquemant requis : « Penaus e-hoès-hui credet donnèt amen, emé er roné-cé dehou, hemh hon pout er sæ-æred? — *Quomodo hùc intrasti non habens vestem nuptialem?* » Er sæ-æred-cé e zou er sæ gùen ag en innoçanç ag er vâdiènt pé conservet pé ahonel reparet ha gùennet a nehné dré ér sacremant a Bénijen : hag hemb er sæ gùen-cé ne hellamh quet hum hresantein d'er banquet sacret en dès aprestet t'omb hur Salvér Jésus-Chrouist ér sacremant adorabl ag en Autér. Èl-cé emma er hurtéd a gousciançe zou agrén requis eit communiein. Honnéh-é en disposition principal.

Mes ni e zeh hur bout open en devotion a galon, mar vennamb ma vou é gùirloné er gommunion mad ha pourfitabl d'omb. Hag en devotion-cé a galon e zeli comprenein ur fé bihue, un espéranç ferm, hag ur garanté berhuidant joéntet doh santimanteu a humilité, a adoration hag a hanàue-digueah vad é quevér hur Salvér Jésus-Chrouist.

« *Ur fé bihue.* — Er sacremant adorabl ag en Autér e zou ur mystér a fé. P'er recenamb, ni e zeh credein ferm penaus en hani é hamh de recou e zou

hur Salvér Jésus-Chrouist, Mab Doué, en eil Person ag en Drindèd, péhani en dès hum broeit dém, ha marhuet ar er groéz aveid omb. En hani e zou ressuscitet glorius a varbne de vihne, azéet én tu déheu de Zoué é ranteleah en nean é péhani é hrp eurustèd en æléd hag er sænt.

*Un espéranç ferm.* — Ni e zeli espérein guet confianç a berh hur Salvér Jésus-Chrouist ol er péh e houlennehemb guet-hou eit hur salvedigueah. Petra e hellehé refusein d'omb en hani en dès rè antiér d'omb eit mâguein hun ineaneu, en hani en dès assuret d'omb penaus en hani e zaibr é gorf hag e iv é hoaid en don er vuhé éternel... Aliéh er promessen caër en dès groeit t'omb péh confianç e zeliamb-ni hur bout én é vadeleah? Er voès élàh
Matth. IX, 21. a béhani é conz d'omb en Aviél, e laré : « Pe hellehen touchein én é vantel, me vehé guellet, » hag én effèd hi e oé bet guellet. Ni hun nès-ni en eurustèd hemb par d'er receu én hun halon, ha n'hun behé quet confianç én-hou !

*Ur garanté berhuidant.* — Penans é hellehémb-ni bout yein pe dostamb d'un Doué læn a garanté aveid omb? Er sacremant adorabl ag en Antér e zou unan ag er mercheu brassan ag é garanté aveid omb : ne vehemb-ni er ré ingrattan ag en dud, p'er receuehemb guet ur galon yein ha sclasset aveit-hou ?

Mæs er garanté-cé e zeli bout joéntet doh santimanteu a humilité, a adoration hag a hanaudigueah vad. Pihne e receuamb-ni ér sacremant adorabl ag en Antér? Jésus-Chrouist presant ha cuhet én hosti santel, en Doué e ador er sænt hag en æléd, er Mæstr souveræn péhani e zalh én é zorn en doar péhani hun doug hag en nean péhani

enta er splandér d'omb, en Tad pébani en dès reit t'omb hag e gonserv d'omb er vuhé, en hani e zou bet hur Salvér hag e von un dé hun juj... Ha ni, petra omb-ni aveit tostat d'un Doué quer bras, quer santel? n'en d'omb meit misér ha péhed. Hum humiliamb enta é presanç hun Doué, hag hananamb ne véritamb quet er bonneur d'er receu én hun halon. Adoramb-ean, ha stouyamb izel étal é dremm, rac deusion péb quen distér é isco bout ér sacremant-cé ag é garanté aveid omb, ean e zou un Doué ol huissant hag ean e jujou er bed én é vajesté souveræn.

Ni e zeli bout anfin læn a hanànedigueah vad é quevér hur Salvér. Mar trugairéquamb er ré e ra d'omb madeu er bed-men, péh gradvad e zeliamb-ni bur baut aveit hun Doué pébani e za devad omb guet er maden éternel? Ean e za devad omb eit maguein hun ineaneu, eit hur brihuat, hun dihuen, hun gùellat, eit rein d'omb é garanté hag en arrès ag er vuhé éternel. O men Doué, mil gùéh trugairé!

III. — Mæs er horv e zeli ehué gobér un dra benac aveit receu en Entru Doué :

De guetan, red-é bout ar yun a houdé creisnoz. Dré respet aveid er sacremant adorabl-men, en Ilis, ag er hommancemant ag er grechéneah, en dès ordrénet bout ar yun, de larèt-é, bout hemb daibrein nag ivèt nitra, quént receu er gommunion. En ré elan bemb quin péré e receu er sacremant-men én danjér a varhua e zou dispancet ag er yun.

D'an eil, red-é hum bresantein de receu er sacremant-men guet respet ha modesti. En dianvæz e zeli discoein er santimanteu mad péré e zou a ziabarh. En hani e zon divodest, digampen hag arfleuet a zianvæz, ne hel quet larèt é compren en

œvr a vrassan conséquanç é ha d'hobér. En eléd ag en nean péré e zon tro-ha-tro d'hur Salvér en ador guet humilité ér momand memb ma er récœuet ên hou calon.

— Madeleah hur Salvér Jésus-Chrouist ér sacrement adorabl ag en Autér ne hel quet bout diviset. Jamæs er vam en hani tinéran n'hi dès groeit aveit hé hroaidur er péh en dès hur Salvér Jésus-Chrouist groeit eit peb-unan a hanomb.

Leinein e hrér penaus ar ul læstr péhani e sortié ag en Angletèrr aveid en Amériq en hum gavé ur voès yeuanq guet ur hroaidur a huéh mis. Quênt pêl é sàuas un tampest bras péhani e ohlijas de durul ér môr er marhadoureah e oé ar el læstr-cé ha memb el lod brassan ag er hihuanç. Neoah en tampest e cessas; mæs quênt pêl goudé ur maleur quer bras èl en tampest e arrihuas guet er gueih tud-cé, hag er guérteri guet é souffranceu cahus e gommanças.

Er gueih voès-cé péhani e zou forhet a vagadur n'hi dès chet mui ehué de rein d'hé hroaidur péhani e gri forh hag e hoanna é peb momand; hag hi, ne hellé meit oulein é huélèt er marhne é ʒonnèt a hasen bras de scrapein hé mab. Petra e hrei-hi, petra e hel hi gobér aveit sanvein é vuhé? Ah! ur vam e zou courajus, p'en dé question a vuhé hé hroaidur! Hi e guemér ur rasoér, e zigueor ur hoahien ag hé bréh, e dosta bég hé hroaidur, hag hi er sel guet ur joé hemb par é tennein aveid en eil gùéh er vuhé ag hé goaid. Mæs, allas! hi memb e varhuas ên achimant ag hé goaid, mæs hé hroaidur e oé sauvet. Ah! hui e huél azé un scuir ag ur garanté vras. Hama, er péh eu dès groeit er vam-cé aveit hé mab, Jésus-Chrouist en dès er groeit eit peb-unan a han-omb.

Ean en dès groeit open : rac ni ehué ni e zou é creis en tampesteu ag er mòr danjerus ag er bedmen, er pen ag hun houraj hag a hun buhé, losquet ét ma omb dré en derhian ag hun fal inclinationeu, ne hellamb meit couéhel ha merhuel... Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès guélet quement-cé... N'en de quet é vréh en dès digueoret aveid omb, mas é galon ; hag ér galon-cé quement crechén e zou e hel ivèt er vuhé, en nerh, er houraj, er hunioné, er vertu... Hag arlerh quement-cé, hà ni e hellehé hoah bout yein é quevér hur Salvér Jésus-Chrouist? Ah! càramb ean enta a greis hun halon, bihuamb ha marhuamb aveit-hou.

---

## QUENTEL XVII.

### EFFÈDEU ADMIRABL ER SACREMANT ADORABL AG EN AUTÉR.

*Venite ad me..., et ego reficiam vos.* Matth. XI, 28.
Deit devad on, ha mé heu coalheu.

Er sacremant adorabl ag en Autér en dès effèdeu admirabl ér ré er receu guet en dispositioneu necessær, de larèt-é dré er gommunion mad ha santel.

Er honcil santel a Drant e lar d'omb : « Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès vennet ma vehé bet receuet er sacremant-men èl mâgadur spirituel en ineanen, mâgadur péhani e vâg hag e grihua er ré e vihue dré yuhé en hani en dès laret : en n'emb

em daihr e vihuon aveid on; èl ur remèd pélliang hun délivr ag hun pécheden véniel ha pandèe, hag péhani hun goarant doh er péheden marhuel. Hag open ean en dès vennet ma vehé bet en arrès ag hun gloér de zonnèt, hag ehué ag hun eurustéd

Joan VI, 58. éternel. — *Sumi autem voluit sacramentum hoc tanquàm spiritualem animarum cibum, quo alantur et confortentur viventes vità illius qui dixit, qui manducat me, et ipse vivet propter me, et tanquàm antidotum quo liberemur à culpis quotidianis, et à pec-*

Conc. Trid Sess. XIII, 11. *catis mortalibus preservemur. Pignus preterea id esse voluit futuræ nostræ gloriæ, et perpetuæ felicitatis.* »

Er sacremant adorabl-men e zou enta mâgadur spirituel hun ineaneu. Er bara e zaibramb aveit mâgadur er horv e hra én-omb tri zra: ean en hum chanj én hun goaid hag én hun sustanç, hag e za èl-cé de vout ur memb tra guet-n-omb, én ur zonnèt de vout ur memb tra guet-n-omb, ean e rès par hag e gresqua hun nerh; én ur reparein hag én ur gresquat hun nerh, ean hun goarant doh er marhue.

Hama, er gommunion santel e hra ehné en effèden-cé én hun inean. Hi hun joént én ur fæçon forh sterd doh hur Salvér Jésus-Chrouist, hag hun rant ur memb tra guet-hou; hi e vâg hun inean hag hi bribua; hi hun délivr ag hun péhedeu véniel hag hun goarant doh er péhedeu marhuel; ha calz nerhussoh eid er bara e zaibramb péhani n'hell quet astennein hun buhé hemb som, er sacremant ag en Autér e ra d'omb en arrès ag er vuhé éternel.

Examinamb en efféden admirabl-cé.

I. — Er gommunion santel hun joént én ur fæçon forh sterd doh hur Salvér Jésus-Chrouist. Pe

gredamb er gùirionéeu en dès revélet t'omb, ni e zou joéntet doh-t-hou dré er fé; pe espéramb er madeu en dès grateit t'omb, ni e zou joéntet doh-t-hou dré en espéranç; p'er haramb a greis hun halon, ni e zou joéntet doh-t-hou dré er garanté. Mes er gommunion santel hun joént doh Doué én ur fæçon hulleih stertoh ha parfætoh, rac hi hul hag de vout ur memb tra guet hur Salvér Jésus-Chrouist : é vampreu e za de vout hun mampreu, é hoaid e za de vout hun goaid. Chetu perac sant Paul e laré : « N'en dé quet mui mé-é e vihue, mès Jésus-Chrouist e vihue én-han. *Vivo ego, jàm non ego, vivit veró in me Christus.* » Jésus-Chrouist el lar d'ob ean-memb : « En n'emb e zaibr me horv hag e iv men goaid, e chom én-han ha me chom én-hou. — *Qui manducat meam carnem et bibit meum sanguinem, in me manet, et ego in eo.* » Galat II, 20. Joan VI. 57

Dré er gommunion santel ni e receu én efféd hag é gùirioné Jésus-Chrouist guet é gorv, é inean hag é zivinité; ean e antré én-omb, hun joént doh-t-hou én ur fæçon quer sterd ma tamb de vout er memb tra guet-hou. « Hur Salvér e lar, emé sant Chrysostom : « ean e chom én-han, » aveit disquein penaus en n'emb er receu en hum gaij doh-t-hou, — *dicit : « in me manet, » ut cum ipso se admisceri ostendat.* Ean en hum joént doh-ein én ur zonnét de vout lodéc ém horv hag ém goaid, ha dré-zé ean e za de vout ur memb tra guet-n-ein, é lin hoah un aral. — *Unitur mihi per communicationem meæ carnis, meique sanguinis, et unum corpus mecum efficitur.* » — « Pe daulet coair taiet é misq coair taiet, ind hum gaij agrén en eil guet éguilé, emé sant Cyril; èl-cé chué en n'emb e receu corv ha goaid hur Salvér, e zou joéntet doh-

t-hou én ur fæçon m'en dé Jésus-Chrouist en-hou ha m'èn dé ean-memh é Jésus-Chrouist. — *Sicut si quis liquefactæ ceræ aliam ceram infuderit, alteram cum alterâ per totum commisceat necessè est, ità, si quis carnem et sanguinem Christi recipit, cum ipso ità conjungitur, ut Christus in ipso, et ipse in Christo inveniatur.* » Union admirabl enta dré béhani Jésus-Chrouist, glorius ha læn a vuhé, en hum ra d'omb él priéd hun inean, aveit chomein guet-memb; union stérd, pur, spirituel ha divin. Jésus-Chrouist en hum joént doh-omb, ha ni e zou joéntet doh é zivinité, doh en Tad ha doh er Spérèd-Santel; union mystérius ha cuhet : ni e ind en bani e gommuni, mæs ne huéhamh quet é le bihue, é garanté berhuidant, nag er sclærdér, en doustér ag er græceu admirabl e recen guet é Salvér. Ér momand eurus-cé, en ineaneu santel e zou baiet én un doustér, én ul lehuiné péré n'en dint quet hanàuet dré en ineanen taulet d'er faus plijadurieu, mæs péré e zou ér bed-men er hommancemant ag en eurustèd ag er baraouis. Mæs perac conz a guement-cé ? N'en dès meit en hani e gâr hur Salvér Jésus-Chrouist ér sacremant adorabl ag en Anter hag e hanàu en eurustèd ag er gommunion santel. « *Expertus potest credere quid sit Jesum diligere.* » Tosteit enta d'hou Salvér ér gommunion, ha « tanhoueit péh quen douç ha péh quer mad é hur
Ps. xxxiii, 9. Salvér Jésus-Chrouist. — *Gustate, et videte quoniam suavis est Dominus.* »

II. — Er gommunion santel e vâg hag e grihuë hun inean, hag hi délivr ag hé féheden véniel ha pamdiéc. Er bara e zaibramb aveit mâgadur er horv e repar hun nerh uset dré el labour, hag e ra d'omb un nerh nehué. — Chetu er péh e hra er

gommunion santel: « Èl ma n'hel quet er horv bihuein na conservein é nerh hemb er mâgadur péhani e jauj doh-t-hou, emé Denis er Chartrus, èl-cé éhué hun inean n'hel quet bihuein ér stad a hræc hemb er vâgadur divin-men péhani e ra d'omb er vuhé. — *Sicut corpus sinè corporeo cibo non sustentatur, nec permanet in vitâ naturali: ità anima sine hoc cibo vivifico non persistit in vitâ gratiæ spirituali.* » — « Me horv, emé hur Salvér, e zou ur gùir mâgadur, ha men goaid e zou ur gùir ivad. — *Caro mea verè est cibus, et sanguis meus verè est potus.* » — « Mab-dén, emé Tertullien, en hum vâg guet corv ha goaid hur Salvér, aveit ma vou lardet é inean a Zoué. — *Caro corpore et sanguine Christi vescitur, ut et anima de Deo saginetur.* » Joan. VI, 56.

Hun inean en dès hé goannedigueah èl er horv: n'en dé quet possibl dehi bihuein pèl é creis quement a ziæzemanteu, a anemisèd, hemb commettein ahoel mar-a-béhèd véniel, hag ur manquemant benac ar hé devérieu. Hama, mar dé distâguet doh er péhedeu véniel-cé, er gommunion santel hi déliur a nehai, « rac, emé er honcil a Drant, er gommunion e zou ur remèd péhani hun délivr ag er péhedeu pamdiéc. — *Antidotum quo liberemur à culpis quotidianis.* » — « Er bara pamdiéc-men, emé sant Ambroes, e vè queméret de huellat d'hun goannedigueah pamdiéc. — *Iste panis quotidianus sumitur in remedium quotidianæ infirmitatis.* » Na brasset-é madeleah hur Salvér én hun hevér! Ean e hanaué hun goannedigueah hag hun misér, hag ean e guenig d'omb é gorv hag é hoaid adorabl de gonservein, de grihuat buhé hun inean, d'hun sonnat én é garanté, ha d'hun secour de guêrhèt

guet couraj én hènt ag é hourheménen. Gouleennet guet er voès-cé petra e ra dehi quement a gouraj d'hum aquittein ag ol hé devérien é quevér hé fameil hag é quevér hé nessan? Hag hi e rescondou d'oh : er gommunion groeit mad. Gouleennet guet er verh-cé petra e ra dehi quement a gouraj de secour hé zad, de gùrein hé bredér, de labourat ag er mitin hetag en noz? Er gommunion groeit mad. Gouleennet guet er servitourès-cé petra e ra dehi quement a gouraj de chervijein hé mistr hés mad diæz de goutantein? Er gommunion groeit mad. Mæs, allas! diatér-é en nombr ag er ré e gompren penaus ou inean, querclous èl ou horv, en dès dohér ag ur vâgadur pamdiéc; hag èl-cé, èl lod brassan ag en dud e lansq a costé er binuaic divin en dès hur Salvér Jésus-Chronist preparet aveit-hai ér sacremant ag é garanté!

III. — Er gommunion santel e hoanna hun goal inclinationeu, hag hun goarant dob er péhedeu marhuel. Er péhèd marhuel e ra er marhue d'en inean. Hama, èl er bara e zaibramb bamdé, én ur vâgnein hag én ur gribuat buhé er horv, e bélla er marhue, èl-cé ebué er gommunion santel, én ur gribuat huhé en inean, hun goarant doh er marhue spirituel. Ni e za ol ér bed-men guet inclinationeu maleurus aveid er péhèd; er sacremant adorabl ag en Autér ne lam quet guet-n-omb agrén en inclinationeu-cé; mæs ean ou goanna hag ean ou distan. « Penaus é hellehé merhuel en hani en dès er vuhé aveit mâgadur, emé sant Ambroès. — *Quomodo morietur cui cibus vita est?* — Tosteit enta de Jésus-Chronist, hag hum hoalhet, rác ur bara divin-é; tosteit dehou hag ivet, rac ur fétæn divin-é; tosteit dehou hag hum sclærdéret, rac ur sclær-

dér-é, tosteit dehou hag hum zélivret, rac él léh m'é ma Sperèd en Entru Doué mou é ma el liberté; tosteit dehou ha heèh pardonnet, rac er rémission ag er péhedeu-é. — *Accedite ad eum, et satiamini, quia panis est : accedite ad eum, et potate, quia fons est : accedite ad eum, et illuminamini, quià lux est: accedite ad eum, et liberamini, quià ubi Spiritus Domini, ibi libertas : accedite eum, et absolvimini, quia remissio peccatorum est.* » — « Er sacremant adorabl-men e hra deu effèd én-oh, e lar ohué sant Bernard : ean e hoanna er santimant ag er péhedeu distéran, hag ean e barra a goussantein d'er péhedeu brassan. — *Duo illud sacramentum operatur in vobis, ut videlicet et minuat sensum in minimis, et in gravioribus peccatis tollat omnino consensum.* — Mar n'en d'oh quet mui tantet quel hès, mar ne santet quet mui tantationeu quer crihue a golér, a îr, a baillardiah, pé ag er vincen aral, trugairé-quet corv ha goaid hur Salvér, rac er vertu ag er sacremant e labour én-oh. — *Si quis vestrùm non tàm sæpè modo, non tàm acerbos sentit iracundiæ motus, invidiæ, luxuriæ, ac ceterorum hujusmodi, gratias agat corpori et sanguini Domini, quoniam virtus sacramenti operatur in eo.* » Ha sant Chrysostom, diar er honzeu-men e lar er profæt David : « Hui e hoès preparet dirac on un daul santel énep d'er ré e bra brézel d'ein. — *Parasti in conspectu mea mensam adversùs eos qui tribulant me,* » e lar Ps xxii, 6.
hoah : « Er ré e sant er brézel ag er hicg, tosteènt de daul en Hani e zon ol buissant, hag ou zrebil eu hum chanjou é consolation. — *Qui tribulationes carnis habent, veniant ad mensam potentis, et tribulationes fient consolationes.* » — « Gorv hur Salvér, emé sant Cyril, e za er vuhé d'er ré er receu, hag

e barra doh-t-hai a bum gorromplein. — *Vivificat corpus Christi, et ad incorruptionem sua participatione reducit.* » Er Speréd-Santel ne hanhne-eau er sacremant adorabl-men : « bara er ré crihue
Zach. IX, 17. hag er guin péhani e hra er guérhiésèd ? — *Frumentum electorum et vinum germinans virgines.* » Ræson en dès enta er honeil a Drant de hanhuein er sacremant adorabl-men « ur reméd péhani hun délivr ag hun péhedeu vénuel, ha péhani hun goarant doh er péhedeu marhuel, — *antidotum quo liberemur à culpis quotidianis, et à peccatis mortalibus preservemur.* »

Laramb enta gnet sant Cyril a Alexandri : « Er sacremant adorabl ag en Antér e bèlla ol er hlinhuéden. P'en dé Jésus-Chrouist én-omb, ean e zistan hun goal inclinationeu, e gresqua hun devotion, e vong en trecou ag hun inean, e huella d'er ré clan, e auz er ré diauz ha flastret, hag él ur bugul mad péhani en dès reit é vuhé aveid é zevèd, ean hun sàu ag ol hul lamen. — *Eucharistia morbos omnes depellit. Sedat enim, cum in nobis maneat Christus, sævientem membrorum nostrorum legem, pietatem corroborat, perturbationes animi extinguit, ægrotos curat, collisos redintegrat; et sicut pastor bonus, qui animam pro ovibus posuit, ab omni nos erigit casu* »

IV. — Mæs er sacremant adorabl ag en Antér ne vâg quet hemb quin hun inean, n'hun délivr quet hemb quin ag hun péhedeu vénuel, ne hoanna quet hemb quin hun goal inclinationeu, ha n'hun goarant quet hemb quin doh er péhedeu marhuel; doh hun joéntein doh hur Salvér Jésus-Chrouist, ean e ra d'omb en arrès ag er vuhé éternel, revé er honzeu e lar d'omb hur Salvér : « En n'emb e

zaibr me horv hag e iv men goaid eu dès er vuhé éternel, ha m'er ressuscitou én dé dehuéhan. — *Qui manducat meam carnem et bibit meum sanguinem habet vitam æternam; et ego ressuscitabo eum in novissima die.* » Dré er gommunion santel, ni e recev ur hræç péhani hun honserv hag hun houdui d'er vuhé éternel. Corv Jésus-Chroust e zou er horv en dès queméret Mah Doué; ha dré m'é ma joéntet doh en Hani e zou er vuhé memb, ean en dès er vertu de rantein er vuhé. En Eucharisti enta e ma er vuhé d'eu meau, rac ean e gonserv, e vâg, e gresqua er hræç én hun meau, hag ean e ressuscitou hun horv. « Ha m'er ressucitou, — *et ego ressuscitabo eum.* » Jésus-Chroust e lar, emé sant Cyril : « Mé péhani e zou deit de vout dén, dré me horv me ressuscitou én dé dehuéhan er ré em daibr : rac n'en dé quet possibl ma ne vou quet feahet er marhue dré en hani e zou er vuhé dré natur. — *Ego, inquit, qui homo factus sum, per meam carnem ressuscitabo in novissimo die comedentes me. Nempè impossibile omnino est, ne interitus et mors ab eo, qui naturaliter vita est, superetur.* » Joan vi, 55.

Chetu perac er boncil a Nicé e hanhue en Eucharisti « er symbol ag er résurrection, — *symbolum resurrectionis ;* » sant Ignace : « ur reméd a bâdereah de virhuiquin, — *pharmacum immortalitatis ;* » ha sant Cyril : « ur mâgadur péhani e vâg aveid er pâdereah de virhuiquin hag er vuhé éternel, *cibum nutrientem ad immortalitatem et vitam æternam.* » Chetu perac ehué sant Chrysostom e lar d'omb penaus mean er ré e receu er sacrement-men ér fin ag ou buhé e zou conduyet d'en nean dré en Ælèd a balamort d'er sacremant ou

dès recenet; hag er memb Ælèd e hoarn ou horv aveid er vuhé éternel. Chetn perac hoah er honcil santel a Drant e lar d'omb penaus « hur Salvér en dès vennet ma vehé het er sacremant adorabl-men en arrès ag hun gloér de zonnèt, hag ehné ag hun eurustèd éternel. — *Pignus præterea id esse voluit futuræ nostræ gloriæ, et perpetuæ felicitatis.* » Chetn perac anfin sant Gregoër a Niss e lar d'omb penaus « hur horv n'hellou quet en dout er pâdereah de virhuiquin mar n'en dé quet het joéntet doh corv immortel hur Salvér Jésus-Chrouist. — *Corpus nostrum non posse consequi immortalitatem, nisi corpori huic immortali Christi fuerit conjunctum.* »

« O banquet sacret enta, emé sant Thomas, é péhani é receuér Jésus-Chrouist, péhani e zégass chonj d'omb ag é bassion, péhani e hoalh en inean a hræceu, hag e ra d'omb en arrès ag er vuhé éternel. — *O sacrum convivium, in quo Christus sumitur, recolitur memoria Passionis ejus, mens impletur gratiâ, et futuræ gloriæ nobis pignus datur !* »

V. — Chetn enta amen é hèr gurien er péh en hum hroa ér gommunion santel, revé Corneil de la Pièrr : de guetan, corv ha goaid hur Salvér Jésus-Chrouist, Jésus-Chrouist antiér, é zivinité hag é natur a zén, e antré én-omb de vout mâgadur hun meaneu, hag e chom én-omb; d'en eil, p'en dé bet dizéret en hosti santel, p'en dé deit de vout ur memb tra guet-n-omb, corv hur Salvér, é natur a zén e cess a vout én-omb, mæs é zivinité, él ur vâgadur péhani e hadon de virhuiquin, e chom én-omb; ha, d'en drivèd, a ra d'hun inean er vuhé, hi honserv hag hi hresqua ; d'er bnarvèd, divinité

hur Salvér péhani e chom én-omb, e ressuscitou hur horv ag er marhue én dé dehuéhan, er joéntou doh en nean, hag e rei él-cé de vab-dén antidr er vuhé éternel. Hag él-cé, deustou ma teh merhuel er horv dré en disparti a zoh en nean, él m'en dès merhuet Jésus-Chrouist revé ma oé dén, er magadur divin ag en Eucharisti, de larèt-é, Jésus-Chrouist revé m'é ma Doué, én ur chomein perpet é mab-dén, er ressuscitou d'er vuhé éternel, revé er péh e lar d'omb hur Salvér : « Ha m'er ressuscitou én dé dehuéhan. Me zou er bara bihue péhani e zou dischennet ag en nean. En n'emb e zaibrou ag er bara-cé e vihuou de virhuiquin. — *Et ego ressuscitabo eum in novissimo die. Ego sum panis vivus qui de cælo descendi. Si quis manducaverit ex hoc pane vivet in æternum.* » — Jésus-Chrouist n'en dé dischennet ag en nean meit revé m'é ma Doué. — « En n'emb e zaibr me horv hag e iv men goaid, e chom én-an, ha me chom én-hon. — *Qui manducat meam carnem et bibit meum sanguinem, in me manet, et ego in eo.* » Ean e chom én-omb él ur vâgadur péhani hur honserv hag hun ressuscitou un dé : er honzen-cé n'hellant quet bout antandet én ur fæçon aral. Joan. VI, 51-52. Joan. VI, 57.

Él-cé enta él er bara e zaibramb, ur huéh m'é ma dizéret én-omb, e lausq é sustanç én-omb hag en hum chanj én hun goaid ; él-cé ehué en Eucharisti, ur huéh m'é ma dizéret én-omb en aparanceu, e lausq én-omb er vertu en dès de vaguein aveid er vuhé éternel dré er moyaud a zivinité hur Salvér, divinité péhani e chom én-omb guet er hræç. É natur humæn e chom én-omb, tré ma padd en aparanceu, mæs p'en dé bet dizéret en aparanceu, ne chom mui én-omb meit é zivinité.

Ni e zeli remerquein amen penaus é hès quemb étré er bara e zaibramb hag er gommunion santel de guetan, rac er bara e zaibramb en hun chanj én hun sustanç hag én hun goaid; mæs ér gommunion santel, corv Jésus-Chrouist n'en dé quet chanjet én hun sustanç hag én hun goaid, rac mé é ma glorius hag immortel, ean hun chanj ni-memb én-hou : « Me zou mâgadur er ré crihue, e lare hur Salvér de sant Augustin ; cresqueit, ha hui em daibrou; ha n'en dé quet hui em chanjou én-oh, èl ma arrihue guet hou pihuanç ordinær, mæs mé m'hou chanjou én-an. — *Cibus sum grandium : cresce, et manducabis me : nec tu me in te mutabis, sicut cibum carnis tuæ, sed tu mutaberis in me.* » Èl-cé Jésus-Chrouist-é hun chanj én-hou. Ræson en doé enta sant Paul de larèt : « N'en dé quet mui mé-é e vihue, mæs Jésus-Chrouist e vihue én-an. »

D'en eil, rac er bara e zaibramb avest hur bihuanç ordinær, a nehou é hunan n'en dès chet a vuhé, ha ne ra quet t'omb er vuhé ; ni-é e ra dehou buhé p'hun nès en daibret ; mæs, ér gommunion santel, corv hur Salvér e zou bihue, hag ean e ra er vuhé d'en hani en daibr : ean-é én effèd « er bara bihue péhani e zou dischennet ag en nean. »

D'en drivèd, rac er bara e zaibramb ne chom quet én-omb, gendé m'é ma bet dizérot ; é vertu de ragueul hag é sustanç e dremein én hun goaid ; mæs corv Jésus-Chrouist, gendé m'é ma dizéret en aparanceu ag er bara, e lausq én-omb Person Mab Doué hag é zivinité. Chetu perag é larér guet ræson é chom én-omb hag en hun ressuscitou. « Penaus enta é tschen er bara ag en

dean, ha bara bihue? emé sant Ambroës. Dré m'en dès Jésus-Chrouist ar un dro en natur a Zoué hag en natur a zén : Pe receuet hui é gorv, hui e za dré er vagadur-cé de vout lodéc én é natur divin. — *Quomodo ergo descendit panis é cælo, et panis vivus? Quià idem Dominus noster Jesus-Christus consors est et divinitatis et corporis : Et tu qui accipis carnem ejus, divinæ ejus substantiæ in illo participaris alimento.* » — « Jésus-Chrouist e zou én-omb dré é gorv, emé sant Hilair, mæs guet-hou, er péh ma omb-ni e zou é Doué. — *Est ipse in nobis per carnem, dùm secum hoc quod nos sumus, in Deo est.* »

« Nag eurusset-é enta en n'emb e hra ur gommunion santel ! Ean e receu Jésus-Chrouist Doué ha dén én é galon. Ean e za de vout lodéc én é natur divin. Hellein e hrér larèt d'er ré e za a gommunion : « Hui e zou donéèd, ha hugalé en Ps. LXXXI. 6.
Doué ol buissant. — *Dii estis, et Filii Excelsi omnes.* — *dicetur eis, Filii Dei viventis.* » Perac Osé, I, 10,
enta n'en damb quet-ni liessoh de dennein deur in de ivèt ag er feteen-cé a vuhé? Jésus-Chrouist e lar d'omb. « Deit devad on, ha mé hou coalhou. — *Venite ad me...; et ègo reficiam vos.* » Ya, ér Matth XI, 28.
banquet sacret-cé, hur Salvér Jésus-Chrouist e hoalh a hræcen hag a lehuiné ineanen er ré er receu guet ur garanté berhuidant. « *Et animam* Ps. CVI, 9.
*esurientem satiavit bonis.* » — « En douster ag er sacremant-men, emé sant Thomas, n'hel quet bout diviset dré hanni én ur fæçon jaujabl : Én-hou, ét én é vamen, é tanhouér en douster spirituel, hag é cavér a nehué er chonj ag er garanté quen excellant en dès hur Salvér discoeit t'omb én é bassion. — *Suavitatem hujus sacramenti nullus*

*digne exprimere sufficit, per quod spiritualis dulcedo in suo fonte gustatur, et recolitur memoria illius, quam in suâ Passione Christus monstravit, excellentissimæ charitatis.* » Eurus er ré e gomprgn er honzeu-men, hag e gav ou bonheur hag ou buhé ér gommunion santel !

— Er miracl-men en hum broas ér guér a Gonstantinopl, é amzér en ampeleur Justinien. Goudé un overen e oé bet laret én un ilis d'er Huérbiès, chomein e bras billeih a hostieu consacret. Revé er gustum en doé en ilis, én amzer-cé, galhnet e oé bet bugalé vihan d'ou recen. En on misq en hum gavé ur broaidur d'ur Juiff ag er guer-cé ; ean e gommunias ehué él er vugalé aral, e retornas forh coutant devad é dad, hag e laras dehou ol er péh en doé groeit. Er Juiff brutâl, dré un tanl colér, a danlas é groaidur é creis en tan ag ur forn étal péhani é labouré. Pe gleuas er vam conz a guement-cé, hi e ridas aveid en délivrein, mæs er flam e sortié a vêg er forn a barras doh-t-hi a dostat. Er gueah voès, én disanspoér, e rid dré er ruyeu a guér én ur grial forh. En ur momand hum dolpein e hrâs mou un anfin a grechénon péré e zistréas er flam a vêg er forn : ind e huélas er broaidur é creis en tan, él pe vehé bet cousquet ar ur gulé douç hag èz ; ind en tennas ag er forn, hag ind e oé bet forh souéhet é huélet n'en doé quet bet droug erbet. É dad e oé bet taulet én é léh, hag ér tan él losquas poah én ur momand. Er grechénon e houlennas nézé guet er broaidur-cé penaus é oé bet goarantet doh en tan ag en forn ; hag ean e rescondas dehai : « Er voès péhani e zalh ur broaidur étré hé divréh hag e zou én ilis é péhani e mès daibret bara er mitin-mab, en dès men goleit

guet hé mantel, ha men goarantet doh en tan-cé. » Scàir caër a vertu er gommunion aveit goarantein doh en tan ag er hed-men; mæs ehué limaj bihue ag hé vertu énep d'en tan e alum er goal inclinationeu én hun halon.

### QUENTEL XVIII.

#### AR ER GOMMUNION SACRILÉJ.

*Non potestis mensæ Domini participes esse, et mensæ dæmoniorum.* I Cor. x, 21.

Ne bellet quet bout ar un dro lodéc é banquet hur Salvér hag é banquet en diaulèd.

Ni hun nès conzet ag en effédeu admirabl e hra er gommunion en ineau hi receu guet en dispositioneu necessær, de larèt-é, guet ur fé bihue, un espéranç ferm, ur garanté berhuidant, ur galon dibéh ha pur. Ni e ya de huélèt hinihue en effédeu eahus e hra ur fal gommunion én inean hi recen ér stad a béhéd marhuel.

I. — Er ré e gommuni ér stad a béhéd marhuel e recen é gùrioné corf ha goaid hur Salvér Jésus-Chrouist, mæs ne receuant quet er græceu ag er sacremant-men; é centrel, ind e zaibr hag e iv ou jujemant hag ou hondannation d'en tan éternel; sant Paul en assur d'omb : « Pihue-benac e receu hur Salvér dré ur gommunion indign, de larèt-é, ér stad a béhéd marhuel péhani er rant indign, é zou cablus ag un torfaet bras énep de gorv ha de I Cor. xi, 27-29.

hoaid hur Salvér. Hum aproquet enta mab-dén quênt daibrein er hara-cé ha quênt ivèt ag er halicé, rac pihue-benac en daibr hag en iv dré ur gommunion indign, e zaibr hag e iv é jujemant hag é gondannation, rac ne zifforh quet, él ma teli, corv hur Salvér Jésus-Chrouist. »

Er honzeu-cé e hra d'omh hanàuein en torfæt ag er gommunion fal, hag er gonséquanç cahus a nehi. En torfæt-cé e zou en horriplan sacrilèj, e zou coucient er brassan, en noplan, er santellan ag en ol sacremanteu. Er péhedeu aral e attaq en dén, mæs hennen e attaq Doué ean-memb, hag e hra er brassan anjuli d'en natur a zén ha d'en natur a Zoué é Jésus-Chrouist. Er péhour maleurus péhani e receu er gommunion, e laqua, quement ma hel, hur Salvér Jésus-Chrouist étré deourn en diaul; ean e laqua goaid adorabl hur Salvér de ridêc é goabiat pussuniet dré er péhèd marhuel. En torfæt-cé e zou nti draitoureah hanval doh hani Judas péhani e huèrhas hur Salvér d'er Juiffèd. Hur Salvér, en noz memb m'en doé instituet er sacremant adorahl-meu, é hirrissas, emé en Aviel,
Joan. XIII, 21. én ur chonjal é torfæt Judas : « É gùrioné, é gùrioné, unan a han-oh em zrahissou..., mæs maleur
Matth. XXVI, 21-24. d'en hani e drahisson Mab Doué ; gùel-vehé bet eit-hou ma ne vehé quét bet jamæs deit ér bed-
Joan VI, 71. men ! » Hag én ul léh aral, hur Salvér e halhue Judas un diaul, « *ex nobis unus diabolus est.* » Chetu er péh e chonjé hag er péh e laré hur Salvér a Judas en traitour. Mæs en noz-cé, hur Salvér Jésus-Chrouist e huélé istroh eid er Judas péhani e zelié er gùêrhein d'er Juiffèd ; ean e huélé a nezé ol er Judasèd péré e zelié er gùêrhein d'en diaul dré ur gommunion indign. Ah ! tud miserabl, gùel-vehé

bet aveit-hai ma ne vehent quet bet jamæs deit ér bed-men, rac, él Judas, dré ur hoq eahus, ind e laqua ou mæstr adorabl étré deourn é vrassan anemis. Nag é garanté, nag é vadeleah ne hel ou arrest; ind er hrucefi a nehué én on halon, én ul laquat é boaid précius ér fang hag él lousteri, « *rursum crucifigentes sibimetipsis Filium Dei.* » O trugairé Doué, distér-é en nombr ag er ré e gommet en torfæt-men! n'en dé quet possibl ma yehé mabdén a galon vad de voquein d'hur Salvér, d'er sterdein ar é galon eid en trahissein? Ha neoah pihue-henac er receu arlerh ur fal govézion e gommet en torfæt-cé! Hebr. vi, 6.

II. — Ur gommunion sacriléj e zou enta un torfæt bras, mæs chué en dronguen e stlej ar hé lerh e zon éahus. Pihue-benac e hra ur gommunion sacriléj, é zaibr hag e iv é jujemant hag é gondannation revé conzeu sant Paul : « *Judicium sibi manducat et bibit.* » Hama, er mâgadur e guemérér aveit conservein buhé er horv en hum chanj é sustanç en hani er bemér hag e za de vout ur memb tra guet-hou. Él-cé chué en dén sacriléj en dès daibret é gondannation péhani en dès hum chanjet én-hou hag e zou deit de vout ur memb tra guet-hou, én ur fæçon ma n'en dès chet mui moyand d'ou disparhein. É gondannation enta n'en dé quet scrihuet én ul livr nag ar taulenneu mein, mæs hi e zon scrihuet én é galon, én é sustanç, hag ean hi doug guet-hou ne vern é mèn é ha : castimant eahus, péhani ne hel donnèt meit a zorn un Doué anjuliet hag offancet. Petra e arrihue guet er heih miserablcé gondé quement-cé. En dalledigueah a sperèd, en ostination péré e gondui d'en dannation éternel. Judas, er hetan sacriléj a béhani é conz en Aviél, I Cor. xi, 29.

er maleurus Judas e varhue én disauspoér ! En traitour-cé e hanâu é béhéd, mæs ne houlen quet pardon a nehou ; ean e lar, dirac en ol, « péhet é mès, — *Peccavi*, » mæs é galon e zou ostinet, é béhéd n'en dé quet pardonnet tehou, ean e varhue én disauspoér, él un dannet. Ah ! ér memb amzer ma receu er miserabl-cé er gommunion a zorn hur Salvér, Satan e antré én-bou, hag e za de vout
Joan. XIII, 27. mæstr a nehou. En Aviél en assur d'omb : « *Post buccellam, introivit in eum Satanas.* » Diar er honzeu-cé, sant Yehan Chrysostom e lar qnement-men : « Maleur d'ur galon couciet hag e dosta d'en Daul santel, rac n'en da inon meit de gleuêt é gondannation ! A boén mar en dés en traitour Judas receuet é Zoué ma ta en diaul de vout mæstr a nehon. Avertissemant eahus péhani e zisq d'omb péh quen æz é ta en diaul de ben ag er ré en dés, él Judas, er maleur d'hobér ur fal gommunion ; rac mar dé er gommunion vad ur vamen a hrèc, er gommunion indign e zou ur vamen a gastiman ! »

Necah ne faut quet credein penaus en hani en dès bet er maleur d'hobér ur gommunion sacrilej e zeli disespérein ag é salvédigueah, rac ne vern péh quer bras-é é dorfæt, miséricord en Eutru Doué e zou hoah brassoh ; ha mar en dès recour doh en Eutru Doué guet ur galon glahiret ag é béhéd, Doué n'en disprisou quet ; er goaff adorabl en dès laquéit idan en treid e hel hoah er purat ; cheleuet quentoh er honzeu e laras hur Salvér
Matth XXVI, 50. Jésus de Judas, p'en das en traitour-cé d'er hlasq éid er rein d'er Juifféd : « M'aml, perac é ous-té
Luc XXII, 48. deit amen ? Petra, Judas, te dratus Mab Doué dré ur boq ? » Ah ! p'en dehé nezé Judas goulennet pardon ag é béhéd, Judas e vehé bet pardonnet ! Hag en

efféd, hur Salvér e bedas Doué de bardonnein d'é vourreänion. « Me Zad, pardonnet tehai, rac ne honyant quet petra e hrant. — *Dimitte illis, non enim sciunt quid faciunt.* » Luc XXIII, 34.

III. — Arlerh hur bont conzet ag ur gommunion groeit ér stad a béhéd marhuel, m e zeli larèt ehué ur guir benac ag er gommunion péhani n'en dé na tném na yein. Er hatechim e lar d'omb penaus er ré e hra er sort communionen-cé e vanq d'er respet e zou deliet d'er sacremant adorabl ag en Autér, hag e zou couduyet a nebediguen de gommunionen sacrilég. Er gommunion péhani n'en dé na tném na yein e zou en hani e hrér guet parès, guet dihoustemant, guet lizidanted, guet ur certæn caranté disordr péhani n'en dé quet hoah marhuel, anfin guet er hihan a sourci e guemérér de hurat er galon a bep sort couciadur. Dré er sort communionen-cé, mar n'en dint quet sacrilèj, ni hum rant neoah indign a receu er græçen nerhus e zou necessær d'omb eit feahein en tantationen a béré é omb grounet èr vuhé-men; ni hum rant indign ag en union parfæt e zeli bout étré hur Salvér ha m. Anfin er sort communionen-cé e laqua étré hur Salvér ha ni ur certæn yeiinion péhani, mar n'en dé quet hoah en disparti a zoh-t-hou, e brepar neoah a nebediguen d'en disparti-cé. Pureit enta hou calon guet er brassan sourci ag ol er péh e hellehé displijein d'hur Salvér Jésus-Chronist.

— 1° En dén payan Witikind, duc er Sauzonéd e oé é brézel énep d'en ampeleur a Franç, Charlemagn, p'en das dehon er choni de vonnèt de huélèt eanmemb er péh e hré er grechénion én on armé. Ean hum bresantas enta é quis ur perhindour, d'en amzér a Basq é péhani er soudardèd a armé

Charlemagn eb bum zisposé d'hobér ou Fasq. Ean e ya én ou misq hemb bout barádet, ean e chom én admiration vrassan é hnélèt er cérémonieu ag er sacrefiç ag en overen, ean e assist én-hou guet un attantion hag un devotion péré ne vanq quet perpet cavouet ér grechénion. Mæs ebué Doué én é vadeleah aveid er payan-cé, e bermettas dehou guélèt en dra souéhus ha miraculus-men : ean e huélaa é peb-unan ag en bostieu e ré er béleg d'er soudardèd ér gommunion, ur broaidur caër ha brâu meurbet, ha gronnet a splandér. Er broaidur divin en hum ziscoé forh contant hag eurus d'antréein é bég el lod ag er soudardèd-cé, durant m'hum zibnenné er mnyan ma bellé de barat a antréein é bég el lod aral. Ean e bonlennaa en isplication ag er péh e huélé. Er broaidur caër ha divin-cé e oé hur Salvér Jésus-Chrouist péhani e zou é gùrioné presant é peb hosti. Er joé en dès é antréein é bég er grechénion, e zisco en dispositioneu santel guet péré en er receusnt ; é contrel, en hiris hag en donjér en dès é antréein é bég el lod aral, e zisco en dispositionen criminel guet péré é credant tostat aveid er recen. Er péh en doé gûélet ha cleuet er payan-cé e oé bet unan ag er ræsonieu principal péré el laquas d'hum gonvertissein guet ol é bobl d'el lézen a grechéneab.

2° Un dén péhani e gommandé d'ur vanden laron, en doé é misq é gansortèd un dén youanq hag en doé poén doh hum hobér doh en torfæt. É gousciang ne oé quet boah marbue ; hi e demalé dehou é vuhé criminel. « Groa ur gommunion sacrilèj, e laras dehou é væstr, hag a dra-sur ne zoujeèb quet mui netra. » Er maleurus dén youanq e héhas en avis-cé ag en ihuern, ha quênt pèl ean e zas dé

vout en hani fallan ag er vanden. Quement-cé e ziseu d'omb penaus en hani e hra a esprès ur gommunion indign ha sacrilèj, e zou capabl de gommettein ne vern péh torfæt, memb en hani eahusan.—O men Doué, pêlleit enta doh er grechénion dumaleur quer bras ha quer canvéus !... *Amen.*

---

## QUENTEL XIX.

### AG ER SACREFIÇ ADORABL AG EN OVEREN.

*Ab ortu solis usque ad occasum magnum est nomen meum in gentibus, et in omni loco sacrificatur et offertur nomini meo oblatio munda.* Malach. 1, 11.

Ag er sáu-haul betag er huh-haul, me hanhue e zou bras é misq er bobleu ag en doar, hag é peb léh é vé offret t'eign é sacrefiç un hosti pur.

1. Ni hun nès conzet ag er sacremant adorabl ag en Autér. Mæs er mystér-men n'en dé quet hemb quin ur sacremant é péhani hur Salvér Jésus-Christ én hum ra d'omb eit mâgadur spirituel hun ineanen ; ean e zou ehué ur sacrefiç é péhani hur Salvér en hum offr d'é Dad éternel él un hosti avoid omb.

2. Er sacrefiç ag en overen e zou dishanval a natur doh er sacremant ag en Autér : natur er sacrefiç e gonsist én action ag er momand é péhani en hum bras er sacrefiç, de larèt-é, ér gonsécration, hag hi-

e houlen agrén en neu aparanç ag er bara hag er gùin ; natur er sacremant ag en Autér èl é effèd, e chom arlerh er gonsécration, tré ma vé conservet en aparanç ag er bara ér cihoér, pé en aparanç ag er gùin ér baliç, hag aveit hont, n'en dès dobér meit ag un aparanç hemb quin, dré exampl en aparanç ag er bara péhani e vé conservet ér cihoér, reit ér gommunion ha casset d'er ré clan. Open, er sacrefiç e zou dishanval doh er sacremant dré er fin aveit péhani é ma bet institutet : er sacrefiç e zou bet instituet drest peb tra de rantein de Zoué en inour deliet dehou aveit hanànein é væstroni souveræn ar-n-omb hag ar quement tra e zou ; er sacremant e zou bet instituet de vâguein hun ineanen. Dré er fin-cé er sacrefiç e zou parfættoh eid er sacremant, rac er sacrefiç e sel en inour deliet de Zoué hag é væstroni souveræn, er sacremant e sel hemb quin mâgadur en ineanen.

I. — Er sacrefiç e zou un offrand groeit de Zoué dré er ministr légitim ag un dra sansibl péhani e vé distrujet pé ahoel chanjet én é inour aveit hanànein é væstroni souveræn ar quement tra e zou. Revé m'é ma sacremant, er mystér-men e zou ur vamen a vérit eid er ré er receu ér gommunion, hag ean e hra én-omb en effèden admirabl a béré bun nés conzet. Revé m'é ma sacrefiç, er mystér-men n'en dé quet hemb quin ur vamen a vérit, mæs ehué ur moyand d'hobér satisfaction. Rac, èl m'en dés hur Salvér Jésus-Chrouist méritet ha groeit satisfaction eid omb, dré é Bassion, èl-cé ehué er ré e offr er sacrefiç-men dré béhani en hum joéntant a galon doh-omb, e vérit er fréh a Bassion hur Salvér hag e hra satisfaction aveid ou féheden. Ne oé quet erhoalh aveit caranté hur Salvér en dout hum offret ur

hueh ar er groéz eit prenein hon ineanen ; ean en dès liéah vennet lezel guet é Ilis ur sacrefiç péhani e zisco d'omb er sacrefiç ag er groéz, de zégassein beurj d'omb a nehou betag er fin ag er bed, hag ehué de rein d'é Ilis ur moyand d'hobér satisfaction aveit hur péheden, ha de zistannein èl-cé justiç ha colér en Eutru Doné nffancet ha fâchet dré hun torfæten.

Durant er pred dehnéban e bras guet é apostolèd, en noz quênt é Bassion hag é varhue ar er groéz, hur Salvér Jésus-Chrouist e offras d'é Dad éternel é gorv hag é hoaid idan en aparanceu ag er bara hag ag er gùin : ean e ras nezé é gorv hag é hoaid ér gommunion d'é apostolèd de béré é ras ehué en urh a vélêg, ha dré er honzeu-men : « groeit en dra-men é mimoér a han-an. — *hoc facite in meam commemorationem,* » ean e ordrénas dehai ha d'er vêlean péré e zelié donnèt ar on lerh offrein er sacrefiç-cé de Zoué, èl m'en dès perpet èn ansaignet hag er pratiquet en Ilis santel catholiq. Luc xxii, 19

II. — En escobèd hag er vêlean e zou enta on hunan er ministrèd péré e hel consacrein er bara hag er gùin hag offrein er sacrefiç adorabl ag en overen. Quement-cé e zou un artiel a fé. Dehai hemb quin en doé hur Salvér Jésus-Chrouist reit er bouvoér de gonsacrein ha d'offrein er sacrefiç, pe laras dehai : « Groeit en dra-men é mimoér a han-an. » Ehué perac er honcil jénéral a Latran e lar : « Hanni n'en dès er bouvoér de gonsacrein er bara hag er gùin meit en hani en dès é gùirioné recenet en urh a vélêg ; » hag er honcil santel a Drant e lar ehué : « Pelme-benac e laron penaus dré er gùirieu-men : « groeit en dra-men é mimoér a han-an, » hur Salvér Jésus-Chrouist n'en dès chet

institüet é apostolèd bêlean, nag ordrénet tehai ha d'er ré e zelié donnét gondé én ou bélégueah, offrein é gorv hag é hoaid, revou mihguet. » Er bouvoér de gonsacrein ha d'offrein er sacrefiç ag en overen péhani ne hel quet bout dispartiet doh er sacremant idan en aparanceu ag er bara hag ag er gùin, e zon quer stâguet doh er haractoér a véleg, ma hel ne veru péh bélég, nag é vehé huguenaud, pé squemuniet, pé torret a garg, consacrein é gùirioné er bara hag er gùin, adal m'en dou en intantion d'hobér er péh e hra en Ilis én ul larét er guirieu ag er gonsécration. Mæs nezé ean hum rant cablus a sacrilèj, rac m'é ma ér stad a béhêd marhuel.

III. — Er sacrefiç ag en overen e zou er sacrefiç ag er groéz offret a nehué én ur fæçon ma ne vé quet a hoaid scùillet. Er sacrefiç ag en overen e zou enta er memb guet er sacrefiç ag er groéz péhani e zou renehuéet bamdé. Er sacrefiç ag er groéz, hur Salvér en hum offré ean-memb èl un hosti d'é Dad éternel, hag ean e zon marhue én ur scùillein betag en dehuéhan tapen ag é hoaid; er sacrefiç ag en overeu hur Salvér en hum offr hoah bamdé èl un hosti d'é Dad éternel, mæs dré zeourn er bélég, ha n'en dès chet mui a hoaid scùillet, rac hur Salvér Jésus-Chrouist ur huéh ressuscitet ne varhue quet mui, deuston ma tisco bout én ur stad a varhue, rac é gorv e zou dispartiet én aparanç a zoh é hoaid; hur Salvér Jésus-Chrouist ar en autér e zou lan a vuhé, immortel ha glorius : en dispartì péhani e zisco bout étré é gorv ar en autér hag é hoaid ér haliç, deuston n'en dé meit revé en aparanceu, e zisco d'omb én ur fæçon sansibl er marhuecri en dès anduret ar er groéz.

IV. — É quement pobl e zou bet ar en doar, ha memb é misq er bobleu gouihue é hès bet hanàuet en necessité ag ur sacrefiç benac. En ol hag é peb léh en dès credet penaus mab-dén dinaturet ha coucïet dré er péhèd ne hellé bout prenet meit dré er goad scuillet, en ol hag é peb léh en dès credet penaus aveit distannein un Doué offancet ha counaret, é oé necessær offrein dehou un hosti pur ha diviam, é satisfaction aveit mab-dén cablus. Chetu perac er bayannèd e offré ou bugalé é sacrefiç, chetu perac é hès hoah hanihue certæn pobleu payan péré e hra er memb tra. Ah ! n'ou dès chet hoah cleuet conz a religion Mab Doué, péhani en dès instituet, ér sacrefiç adorabl ag en overen, en noplan, er santellan, en excellantan sacrefiç e hellehé bout offret de Zoué. Er sacrefiç santel-cé en doé anoncet de bel quént é raug er profæt Malachi p'en doé larèt : « ag er sàn-hiaul betag er kuh-hiaul, me hanhue Malach. I, 11 e zou bras é misq er boblen ag en doar, hag é peb léh é vé offret t'eign é sacrefiç un hosti pur. »

V. — Er sacrefiç adorabl ag en overen e vé én efféd offret é peb léh ag er bed, é quement léh m'é ma bet predéguet lézen hur Salvér Jésus-Chrouist. Er sacrefiç-cé e zou ar un dro ur sacrefiç a adoration dré béhani é hanàuamb pouvoér souveræn en Eutru Doué ar ol en treu crouéet ; ur sacrefiç a drugairé dré béhani é trugairéquamb Doué én ur fæçon excellant ag ol er græceu en dès roit t'omb ; ur sacrefiç a houlen dré béhani é hellamb hur bout græceu nehué ; anfin ur sacrefiç a druhé dré béhani é hellamb hur bout misericord ha pardon a berh en Eutru Doué. Ne hellamb quet bout én arvar mar dé en offrand e hra hur Salvér Jésus a nehou é hunan d'é Dad éternel en hanàuedigueah par-

fetan ag en aboeïssanç e zon deliét d'é majesté infini, ha mar en doug de dorel er-n-omb ur sèl a druhé, p'en dé gùir é laqua dirac é zeulegad er marhue eahus en dès anduret é Vab gùellan-caret aveit méritein ou fardon d'er béherion.

VI. — P'en dé gùir enta é credamb ferm é me Mab Doué, hur Salvér Jésus-Chrouist, é gùrioné pretant ar en autér ar péhani é renebué er mimoér agé varhue ar er groéz, penaus é bellebemb-ni assistein ér sacrefiç adorabl-cé bemb attantion, hemb respet, hemb devotion, just èl pe vebé groeit dirac bun denlegad un dra benac hemb conséquanç péhani n'hun sellehé quet ? P'hun behé bet, ar er Halvar, er bonneur d'assistein ér sacrefiç ag er groéz é péhani hur Salvér en dès scùillet betag en debuéhan tapen ag é boaid aveid omb, péh santimanteu bur behé ni bet én hur halon ? Ah ! ni e vehé bet anquinet, læn a garauté hag a hrad-vad é andrèd hur Salvér péhani e varhué eit méritein d'omb er pardon ag hun péhedeu. Hama er sacrefiç ag en overen e zou er memb guet er sacrefiç ag er groéz, rac m'en bum gav én-hon er memb sacreficatour hag er memb hosti, er memb corv, er memb goaid péré e vé offret de Zoué, eit hanâuein é ma bun mæstr souveræn, eit hur bout er pardon ag hur pébedeu, eit hur bout græceu nehué, ha trugairéquat Doué ag er græceu bun nès déja receuet. Ah ! n'en d'on quet souéhet nezé é leinein él livreu e Vrediah er Fé penaus er bayannèd convertisset hag instrujet er er Fé a grechénéah, e hra betag tregond leàu ha hès mod open, a drèz d'er manéieu diæssan, ha d'en amzér calettan ha rustan ag er blai, eid ou dout ahoel d'er sul er bonneur d'assistein é overen er missionér ! Læn a fé, èl m'é mant, ind e gompren péh som a

bræcen e hellant rocen ér sacrefiç-cé ! Mæs me zou bouéhet é huélèt er bihan a respet en dès hilleih a guéhénion ag er vro-men dirac en autér ar péhani hon Salvér en hum sacrefi aveit-bai ! Pe varhuas hur Salvér ar er groéz, en doar ebéh e greinas, en héaul e refusas é splandér, er roben en hum zechantéras, er ré varhue memb e sortié ag er bé bag e guèrhé ér ruyen a Jérusalem. Pe vé offret bremen er sacrefiç adorabl ag en overen, en Æléd ag en nean e zou tolpet tro-ba-tro d'en antér, hag ind e bléguzel aveid adorein Salvér er bed. Mab-dén hemb quin enta e vehé sclasset é huélèt er mi-racl bråssan a garanté en Eutru Doué : én é guevér ! Quement-cé n'en dé quet possibl !

VII. — De Zoné hemb quin, èl de væstr souveræn en nean bag en doar, é vé offret er sacrefiç adorabl ag en overen : dehon hemb quin é ma dehet en inour souveræn bag en adoration-cé. Offret e vé de Zoué, én inour d'er sænt, aveid en trugairéquat ag er victoérieu en dès groeit dehai gouni dré é bræç, hag ehué ag er recompanç dré béhani en dès ou honrònet : anfin offret e vé de Zoué én inour d'er sænt, eid on fedein d'intercédein aveid omb dirac Doné.

VIII. — Er sacrefiç adorabl ag en overen ne vé quet hemb quin offret aveid er ré bihue d'obtenein dehai græçen Doué, mæs ehué aveid er ré trémenet péré e zou marhue ér stad a hræç Doué hag e zou beah é hobér satisfaction de Zoué en tan ag er Pur-gatoér. En Ilis e houlen aveit-hai dré er mériteu hemb souiag er sacrefiç ag en overen ma veint sou-lajét én ou foénieu, ma veint délivret a nehai, ha ma veint de joeissein ag er vuhé éternel. Chetu en excellanç ag er sacrefiç adorabl ag en overen. Que-

ment ma helleéh, assistet bamdé er sacrefiç-cé guet er brassan respet ha devotion. En ur antréein én Ilis, sellet en autér èl un eil Calvar ar péhan Jésus-Chrouist e ya d'hum offrein a nehué aveid oh. Hum zalhet é presanç Doué guet er brassan respet ha pélleit guet er brassan sourci ol er péh e hellehé distroein hou speréd ag er chonj ag er sacrefiç adorabl-cé. Hum joéntet a intantion doh er béléø péhani e offr er sacrefiç-cé aveit hanàuein mæstroni souveræn en Eutru Doué ar-n-omb, aveid en trugairéquat ag er græceu en dès déja reit t'oh, aveit gobér satisfaction d'é justiç aveit hou péheden, hag aveid obtenein er græceu a béré e hoès dobér eid en amzér de zonnèt. Pe sàu corv en overen, groeit acteu a fé, a adoration, a drugairé. Pe ar-rihue er gommunion, assaiet laquat én hou calon en desir berhuidant d'hum joéntein doh Doué ha queméret er ferm propos d'hum laquat ér stad d'er receu én efféd er prontan ma helleéh. Er fæçon-cé hui e assisteu én overen guet paudmad a hourhi aveit hou ç'incan.

— Deu artisant péré ou doé ur memb micher e chomé én ur memb quér. Unan a nehai en doé ur vanden bugalé; en aral e oé é hunan guet é voès. En hani quetan é sellé èl un devér en assistanç én overen péb mitin, hag én overen-cé, ean e hourhemené de Zoué guet er brassan devotion é zobérieu spirituel ha tamporél. En aral é contrel, guet euh a gol ur momand a labour, n'en dé quet jamæs d'en Ilis ar corv er suhun, ha hès mad memb d'er sul ean é vanqué én overen, é sigur ma oé rai bresset é labour. Neoah en hani quetan e zastumé danné, hag hennen e chomé perpet penr, caër en doé gohér. Un dé ean e yas de gavouèt en artisant

crechén-cé : « Petra e zou caus, e honlennas-ean guet-hou, petra e zou caus ma tissohet-hui perpet mad én hou ç'affærieu, ha mé, é contrel, n'en dan quet de ben a nitra, caër e mès gobér ; sel-mui é labouran, sel distéroh-é me fourfit ? » — « Hui e zei guet-n-eign arhoah, e rescondas en aral dehou, ha mé hou conduyou él léh ma cavan quement de bouni. » En artisant peur en hum gavas en trenoz vitin étal dor é gansort hag e laras dehou : « Chetu mé ! — Hama, damb ! » emé en aral ; hag ean er honduyas d'en Ilis de gleuèt en overen. Pe oé achihue en overen, en artisant devot e laras d'en aral : « Quèrbet bremen de labourat. » En de arlerh, ean e bras er memb tra. En drivèd dé en artisant peur e gollas er batiantèd : « Ne mès chet dobér a han-oh d'em bondui d'en ilis, me houér en hènt, ha me yei, mar câran ; larèt t'eign hemb quin em'ean, é mèn é cavèt quement de bouni, eit ma hellein ehué pourfitein én ur fæçon benac. » M'ami, e laras dehou é gansort, el léh-cé e zou en ilis : ér sacrefiç ag en overen en hum gav en trezolieu spirituel ha tamporel : a nehou é tennan-mé quement a vadeu hag a eurustèd aveid on hag aveid me fameil. Groeit èl-on, ha chonjet erhat ér bonzeu-men e lar d'omb hur Salvér : « Clasquet de guetan pèn ranteleah Doué Matth. VI, 33.
hag é justiç, hag ol en treu aral e vou reit t'oh dré soul-criq. » En artisant peur e yas enta peb mitin d'en overen eit laquat é zobérieu dirac deulegad en Tad éternel ; ha goudé, ean e labouré guet courai. Hama, quênt pêl, ean e huélas é gondition é tonnèt de vout eurussoh eit ma oé éngorto.

## QUENTEL XX.

### AG ER SACREMANT A BÉNIJEN.

Joan xx, 22-23. *Accipite Spiritum Sanctum. Quorum remiseritis peccata, remittuntur eis, et quorum retinueritis, retenta sunt.*

Receuet er Speréd-Santel: ou féhedeu e vou pardonnet d'er ré de béré hou pou ind pardonnet, hag ind e vou dalhet d'er ré de béré hou pou ind dalhet.

Ni e gonzou binihue a buarvèd sacremant en ilis, er Bénijen; ha ni e huélou petra-é er vertu, ha petra-é er sacremant a Bénijen, pegours hag eit petra é ma bet instituet; mar dé necessær, hag anfin péré-é el lodenneu ag er sacremant a Bénijen.

I — Er Bénijen e zou ur vertu hag ur sacremant. Revé m'é ma vertu, er bénijen e gonsist ér hæag er galon, ér hâz doh er péhedeu commettet guet ur ferm prepos n'offancehér quet mui en Eutru Doué hag ur volanté d'hobér satisfaction d'é justiç. A-ol viscoah er vertu-men e zou bet necessær de ol er ré ou doé hum rantet cablus a béhed marhuel, eid ou dout er pardon a nehou. Er bénijen-cé e bratiqné er roué David, hag ol er sænt pénitandèd ag el lézen couh; er bénijen-cé e brezégué er profæt Jonas d'en dud a Niniv, pe laras
Joan iii, 4. dehai: « Hoah den-niguênd dé, ha Niniv e vou distrujet. » Ag er bénijen-cé en dès ahué conzet

quel liés hur Salvér én Aviél, ha drest peb tra p'en dès larèt : « Mar ne hret quet pénijen, hui hum gollon ol ér memb fæçon. — *Nisi pœnitentiam egeritis, omnes similiter peribitis.* » Él lézen nehué, Jésus-Chrouist en dès laquett er bénjen-cé de vont sacremant : ean en dès groeit a nehi ur guis sacret, ha reit en excelciç ag er gnis-cé d'é vinistrèd. Luc. XIII, 5.

Er sacremant a Vadiént e ziverch er péhèd orijinel hag e ra d'omb er vuhé spirituel, buhé a hræç hag a justiç péhani hur groa hugalé de Zoné ha d'en Ilis ; er sacremant a Gonfirmation e gresqua, e grihua er vuhé spirituel-cé én-omb, hur groa crechénion parfæt ; er sacremant adorabl ag en Antér e ra d'hun inean ur mágadur spirituel péhani e gonserv én-omb er vuhé spirituel-cé. Mæs dré valeur, ni e hel col er vuhé spirituel-cé, hã ne in hol én effèd dré hun faut sèl guéh m'a commettamb er péhèd marhuel. Goudé en dout hun tennet a sclavaj en dianl ha rantet d'omb er vuhé, Doué e hellé hun abandonnein, mar hur buhé hes er maleur de gol hé hræç. Mæs nonpas, é madeleah e zon hemb som é quevér é vugalé ingrat ! Doué en dès aprestet tehon un eil planquen arlerh er hol ag é vuhé spirituel, hag en eil planquen-cé e aston d'omb misericord infini en Autru Doué, e zou er sacremant a Bénjen.

II. — Er bénjen e zou enta ur sacremant en dès hur Salvér Jésus-Chrouist instituet de rein d'er péhour glaharet ha covesseit, dré er moyand og en assòlven e bronenç er bélèg, er remission ag er péhedeu commettet goudé er vadiént. Perrone.

III. — Hur Salvér Jésus-Chrouist en doé drest peb tra instituet er sacremant-men arlerh é resurrection glorius, p'hum bresantas é misq é

apostolèd, hag e huéhas ar néhaï én ol laret tehaï :
Joan xx, 22-23 « Receuet er Sperèd-Santel : ou féhedeu e vou pardonnet d'ér ré de héré hou pou ind pardonnet, hag ind e vou dalhet d'er ré de héré hou pou ind dalhet » Dré er honzen-cé, hur Salvér Jésus-Chrouist en dès laqueit é apostolèd de vout juj ag er péhedeu, hag ean en dès reit tehaï ha d'er ré e zelié donnet ar ou lerh én on hélégueah er bouvoér d'ou fardonnein pé d'ou derhel én ur bromettein dehai penaus é pardonnou é ranteleah en nean d'er ré de héré on dou pardonnet ar en doar, hag é talhou ou féhedeu d'er ré de béré ou dou ind dalhet ar en doar. Ean en doé déja promettet er bouvoér-cé de
Matth. xvi, 19. sant Piér, p'en doé laret tehou : « Me rei d'oh en alhuéieu a ranteleah en nean : ol er péh e stâgueèh ar en doar, e vou stâguet ehué én nean ; hag ol er péh e zistâgueèh ar en doar, e vou ehué distâguet én nean. » Hag ean en doé promettet er memb tra
Matth. xviii, 18 de ol é apostolèd tolpet én ur memb léh : « Ol er péh e stâgueèh ar en doar, e vou ehué stâguet én nean, hag ol er péh e zistagueèh ar en doar e vou ehué distâguet én nean. »

En Ilis en dès perpet antandet é ré hur Salvér dré er honzeu-cé er bouvoér d'en apostolèd ha d'er ré e zou deit ar ou lerh én ou hélégueah, de bardonnein pé de zerhel er péhedeu ér sacremant a Bénijen. « Er véleau, emé sant Chrysostom, e ra er remission ag er péhedeu nonpas hemb quin er hannedigueah a nehué dré er vadiênt, mæs ehué ér bénijen dré en assolven. En dud péré on dès receuet er Sperèd-Santel, emé sant Cyril a Alexandri, e bardon pé e zalh er péheden é dihue fæçon : pe recenant er ré dign d'er vadiênt pé pe refusant er ré indign, hag ehué pe bardonnant pé pe

golhant ou féhedeu d'er béherion én tribunâl sacret a bénijen. » En neu zoctor-cé e laqua er vadiènt hag er bénijen én ur memb rang, ha dré-zé ind en sel él deu sacremant. Sant Basil e lar hoah én ur façon spissoh : « Red-é agrén disclérien er péhedeu d'er ré de béré é ma bet reit er bouvoér de zispartiein d'en dud mysterieu en Eutru Doué : chetu er péh en dès perpet ansaignet en doctorèd a zivout er bénijen. » Chetu perac er honcil santel a Drant e lar : « Pihue-henac e larou penaus, én Ilis catholiq, er bénijen n'en dé quet én effèd hag é guirioné ur sacremant instituet dré hur Salvér Jésus-Chrouist de bardonnein er béherion couéhet ér pébéd arlerh ou bâdiènt, revon miliguet. »

IV. — Er sacremant a Bénijen enta e zou bet instituet de rein er remission ag er péhedeu commettet goudé er vâdiènt. Ne vern péh quer bras-é er péhedeu, ne vern péh quer bras-é en nembr a nehai, en Ilis en dès er bouvoér d'on fardonnein, rac er bouvoér en dès reit hur Salvér d'é vinistrèd e zon jeneral. « Ol er péh e zistâgueéh ar en doar, e veu distâguet én nean. » Hag en Ilis e hel en fardonnein nonpas hemb quin ur huéh, mæs quement guèh m'hum bresanton er péhour de receu er sacremant guet en dispositioneu necessær : « Pet guéh é telian-mé pardonnein é béheden d'en nessan, e houlennas sant Pièr, seih guéh ? — Ne laran quet t'oh seih guéh, emé hur Salvér, mæs déc guéh-ha-tri-uiguènd seih cuèh, » de larèt-é, perpet. Matth. XVIII, 18. Matth XVIII, 21-22.

V. — Er sacremant a Bénijen e zou agrén necessær de ol er ré péré, goudé ou bâdièn, ou dès bet er maleur de gommettein er péhêd marhuel. Quement-cé ne von quet larèt penaus er vertu e bénijen péhani, él lézen couh, e obtené ou fardon

d'er héherion, en dès collet hé nerb hag hé fourvedr; rac er péhour péhani en dès ur gùir quæ én é galon d'en dout offancet Doué, hag e hra un act a gontrition parfæt, e zou pardonnet guet Doué; mæs neoah n'en dé pardonnet meit p'en dès en desir de recen er sacremant a Bénijen doh péhani en dès hur Salvér Jésus-Chronist stâguet er remission ag er péhedeu. Chetu, dré exampl, ur péhour ér poéad a varhue, ne hel quet cavouèt ur bélég d'er hovessat na de rein dehou en assolven : mar en dès ur gùir gontrition ag é héhedeu guet en desir de govessat pe hellehé er gohér, ean e hel hout pardonnet guet Doué; mæs ean e zeh en dont en desir ag er sacremant-men én ur fæçon ma vehé hoah oblijet de govessat er péhedeu-cé, mar dehé er yehaïd dehou. Chetu perac er honcil santel a Drant e lar d'omb : « Er sacremant a Bénijen e zou quen necessær, eid er salvedigueah, d'ol er ré e zou couéhet ér péhéd marhuel arlerh ou bâdiènt, quen necessær èl m'é ma er vâdiènt ean-memb d'ér ré péré n'en dint quet hoah bâdéet. »

Er sacremant a Bénijen e zou enta un eil hâdiènt quenïguet d'er béherion péré ou dès collet græç Doué. Mæs en eil bâdiènt-cé e zou poéniussoh eid en hani quetan. Ér sacremant a Vâdiènt, madeleah Doné e hra tont; n'oblij quet er péhour d'hobér pénijen erhet. Mæs ér sacrement a Bénijen ni e huél ar un dro madeleah ha justiç en Eutru Doué; é vadeleah péham e hardon d'er péhour glaharet; é justiç péhani e houlen e berh er péhour satisfaction aveid é béhedeu. Just-é quement cé, rac er ré ou dès péhet é raug ou hédiènt ou dès péhet dré zihoulegueah; madeleah Doné ou fardon hemb condition erbet; mæs er ré ou dès péhet goudé m'é

ment bet délivret ag er péhèd dré er vâdient, ha gourdé m'ou dès recenet donæzonen er Sperèd-Santel ér gonfirmation, ou dès pèhet dré valiç; justiç en Eutru Doué e honlen ma hreint satisfaction ayeid ou féhedeu. Ni e gonzon ag er satisfactionenné dehuéhattoh.

Er sacremant a Bénijen e zou èl er sacremant a vâdient, sacremant er ré varhue; rac ma rant er vuhé spirituel a hræç Doué d'er ré péré ou dès-hi hollet dré er péhèd marhuel; mæs eau e hel bout ehué sacremant er ré buhue eid er ré péré e recou en assolven a béhedeu véniel hemb quiu, pé a béheden marhuel déja pardonnet dehai : En occasion-cé, er sacremant a Benijeu e gresqua énhai er hræç ou dès déja én ou inean.

VI. — Er sacremant a Bénijen en dès ehué èl er sacremanteu aral, un danné, ur form pé fæçon, hag ur ministr.

1° En danné ag er sacremant a Bénijen e zou diforhet é danné pèllan hag é danné tostan. En danné pèllan e zou péhedau er péhour, mæs guel-vebé larèt quêntoh penaus er péhedeu e zou en danné ag er govézion. En danné tostan e gonsist én acteu e hra er péhour a zianvæz, acten péré e zou er gontrition, er govézion, hag er satisfaction. Er honcil a Floranç e lar d'omb : « Er buarvèd sacremant e zou er Bénijen; hag acteu er pénitant péré e zou èl en danné ag er sacremant-men, e zou dispartiet é tair loden : er guetan e zou er gontrition ag er galon péhani en dès cáz doli er péhedeu commettet guet er ferm propos noffançou quet mui en Eutru Doué; en eil e zou er govézion a vég drè hèbani er pénitant e avoué d'er bélég ol é er péheden a béré en dès chouj; en drivèd e zou

er satisfaction péhani e repar er péheden revé jujemant ministr en Entru Doué, ha drés peh tra dré er beden, er yun hag en alæzon. » Hag él m'é ma en acteu-cé necessær, dré institution Doué, aveid en antiér ha parfæt remission ag er péheden, ind e zon hanhuet el lodenneu ag er bénijen. Necessær-é en acten-cé : « rac de hetra é chervij, emé sant Gregoér, disolein er segréd a hur housciang d'er hélég, mar n'en dé quet er govézion héhet dré er gontrition péhani e ouil er péhedeu, ha dré er satisfaction péhani e aquit er boén déhet dehai ? raccé er gùir bénijen e gompren tri zra : er gonversion a speréd, en disclération a vêg, hag er reparation dré en œvren. » Ha sant Chysostom e lar ehué : « Er péhour en dès offancet Doué dré é œvreu, dré é gonzeu ha dré é chonjeu : hama, ean e zeh reparein en offanç ér memh fæçon ma en dès-hi groeit. Ean e zeh enta en dout er gontrition én é galon, er govézion én é vêg hag er satisfaction én é œvren. »

En Ilis e lar penaus en acteu-cé e zon « él » en danné ag er sacremant ; ne ven quet larét dré-zé penaus n'en dint quet é gùirioné en danné, hi e ven hemh quin larèt penaus en danné-cé n'en dé quet ag er memh sort guet en danné ag er sacremanteu aral, péhani e zon agrén a zianvæz d'en hani ou recen, èl en deur ér Vadiènt, en oléau sacret ér Gonfirmation.

2° Er fæçon ag er sacremant a Bénijen e zou er honzeu-men : « Mé hou ç'assolv, hon diari ag hou péhedeu, « *Ego te absolvo a peccatis tuis.* » Er guirieu-cé e zou deit t'omb a Jésus-Chrouist ean-memb, hag e zou tennet ag er honzeu-men e laras d'é apostolèd : « Ol er péh e zistaguehh ar en doar,

e vou distaguet ebué én nean. « *Quæcumque solveritis super terram erunt soluta et in cœlis* » Er pèhedeu e zou el hamen péré e stāg, e ari hag e raujen en inean ; el hamen-cé e zou torret, distaguet dré er guirieu e bronone er béleg é hanhué hag guet autorité Jésus-Chrouist. Matth. XVIII, 18.

3° Er ministr ag er sacremant a Bénijen e zou er béleg cavet mad dré é escob aveit covessat. Én un danjér a varhue, ne vern péh béleg e hel rein er sacremant a Bénijen, ha rein en assolven a guement péhed e zon, dré er vertu ag é bouvoér a béleg. Mæs én amzér ordinær, en Ilis en dès en ursted de bonlen ma von cavet mad er béleg dré en escob quênt ma rei er sacremant a Bénijen. El ér hed-men hanni ne hel bont juj mar n'en dé davaiet dré er pen quetan ag er ranteleah, ha cavet capabl d'hum aquitein ag er garg-cé ; el-cé ehué, én Ilis, hanni ne hel bont juj én tribunāl a bénijen mar n'en dé bet cavet mad ha davaiet éré en escob aveid excelcein ur garg quen ituel ha quer santel.

4° Chetu, é jeneral, er sacremant a Bénijen en dès hur Salvér Jésus-Chrouist instituet de rein d'omb er remission ag er péheden commettet goudé hun badient. Er péhed e zou ur hlinhnéd, un ampouison péhani e lah en inean én ul lemel guet-hi hé buhé spirituel.

5° Er sacremant a Bénijen e zou ur reméd assuret aveit rantein dehi er vuhé. Er ré clan revé er horv e glasq reméden d'ou hlinhnéd guet billeih a boén hag a zispign, ha mad e hrant. Guef a béheron goal glañ, marhue revé en inean, ne vennant quet neoah pourhtein ag ur reméd quer sur ha quen æz èl er sacremant a Bénijen, hag e chom de

vreinnein én ou féhedeu hag ér stad a zannation péh ur maleur !

— Ur brechén mad en doé en accustumanç de govessat liès; mæs er goal-sperèd e zas de hen ag el laquat de gredein é oé gùel dehou nepas monnèt quel liès de govessat, pe oé gùir é couéhe perpet ér memb péhedeu. Ean e cessas enta a vonnèt de govessat. Un dé ean e gavas ar é hènt é govézour péhani e houlennas guet-hon penaus en hum gavé ? — « Me zad, e rescondas-ean, revé er horv, me zon forh yah ; revé en inean, hui e huélou penaus é vein er hoareis-men ; rac èl m'a conéhan perpet ér memb péhedeu, me mès queméret er ferm propos d'ou hovessat ol ar un dro hag én ur huéh ! — Mad erhoalh, emé er hovézour ; mæs me garehé, aveid on hag aveid oh, ma hrehéh un aproq forh æz d'hobér. — Péh aproq, emé en dén-cé ? — Queméret dihue vouteil vras, emé er hovézour, ha carguet-ind ou dihue a bri fresq ha tenâu ; laquett nezé unan a nehai én ur hoignic ag hou ty, ha ne douchet quet mui én-hi ; mæs golhet en aral quentéh, carguet-hi a nehué ha golhet-hi hoah, carguet-hi bamdé ha golhet-hi a vesul, durant ur certæn amzér. » En dén-cé ne houlennas quet muyoh ; mæs ean e hras èl ma oé laret tehou. Ur certæn amsér goudé, en dén-cé e gavas hoah ar é hènt é govézour, hag ean e laras dehou : « Me zâd, me garehé gout hinihue perac e hoès laret t'ein gobér er péh e houyet ? — Hama, emé er hovézour, er vouteil e helhet bamdé, hag hi e zou æz de rincein ! — Oh ! forh-æz, emé en dén-cé ! — Hama bermen golhet ehué er vouteil aral e hoès lausquet de bouis ér hoign ag hou ty ? — Aveid honnont, dré exampl, emé er péhour, ne

vou quet æz donnèt de ben a nehi ; rac er pri e zou quer carnet ha qner stâguet doh-t-hi ma tisco bout antréet én-hi ; red e vou hi zorrein marcé ! — Red e vou hi zorrein, emé er hovézour. Mæs mar dé él-cé aveid er vouteil-cé, penaus enta é hellet-hui lezel quer pêl de galetat én hou ç'inean er pri ag hou péhedeu, én ur durul termén d'ou hovessat, p'en dé quen æz d'oh hi nettat hag hi golhein liès ér sacremant a Bénijen. En hani e govessa liès n'en dès chet poén é nettat é inean a gouciadur er péhéd ; mæs quement-ce e za de vout diæz aveid en hani n'en da de govessat meid ur huéh én emzér. Pourfitet enta ag en aproq e hoès groeit. »

---

## QUENTEL XXI.

### QUETAN OBLIGATION ER PÉNITANT : EN EXAMÉN A GOUSCIANÇ.

*Quantas habeo iniquitates et peccata ; scelera mea et delicta ostende mihi.* Job, XIII, 23

Men Doué, discoeit t'em péh quer bras-é me fallanté, discoeit t'em ol me féhedeu ha manquemanteu.

Deu zén e zou parti ér sacremant a Bénijen, er hovézour hag er pénitant, hag ou deu ind e fournis ol er péh e zou necessær d'er sacremant-men. Er hovézour e zon juj, médecinour ha doctor.

Él juj, ean e zeli prononcein ur santanç reih ha just, eit distâguein ag é béhedeu en hani e zon dign a vont distâguet. Er santanç-cé en dès, én

tribunâl a bénijen, ur gonséqnanç quer bras ma teli bout cavouet mad é ranteleab en nean mar dé prononcet guet reihtèd ha guet assuranç, revé pro-
Matth. xvi, 19. mess hur Salvér Jésus-Chrouist : « Ol er péh e stâgueèh ar en doar e von stâguet én nean, hag ol er péh e zistâgueèh ar en doar e von ehué distâguet én nean. »

Èl médecinour spirituel, er hovézour e zeli ordrénein er reméden necessær de huellat en hanclan, de larét-é, er pénitant ag é glinhuédeu tremeinet ha presant, ha rein dehou en dramçu guellan de barrat doh er blinhuédeu-cé én amzér de zonnét.

Èl doctor, er hovézour e zeli laquat én hént ag er salvedigueah er pébour fariet, hag ansaignein dehou er moyand de gandalhein doh en bènt mad,
Matth. xv, 14. hur Salvér en dès el laret : « Pe ven un dal conduyein un dal, ind e gouéh ou deu ér fosel. »

Hama, er pénitant en dès é quevér é govézour devérien péré e resçond d'é galité a juj, a védecinour hag a zoctor.

É quevér er hovézour revé m'é ma juj, er pénitant e zou en hani e accus, en hani e zou cablus, hag en test. Sellet : pe vé conduyet ur hriminel dirac en tribunâl ag er bed-men, er proculour e zisco en torfæteu péré e bouis ar en hani cablus péhani, dirac é juj, e chelcu guet humilité en accusationeu e zou douguet énep dehou. En testeu e vé galbuet nezé aveid assurein er huirioné ag en accusationeu-cé. Hama, én tribunâl a bénijen, er pénitant e zou ar un dro en hani cablus, en hani e accus hag en test. É hunan dirac é govézour péhani e zou é juj, ean e zeli avouécin, é segrèd, ol é béheden; èl cablus, ean e zeli ou avonéein guet

humilité ha guet contrition; èl test, ean e zeli ou avouéein guet gùirioné ha guet sincérité; ha mar n'hum acqùit quet erhet ag en devérieu-cé, er péhour en hum dromp ean-memh er heih malenrus!

É quevér er hovézonr revé m'é ma médecinour, er péhour e zeli hum gonsidérein èl unan clan, ha clasquein aveid é inean ur médecinour capahl, abil, aviset ha mad; ean e zeli open, quement èl m'é ma possibl, en dont recour doh er memb eit ma hanàuou güel er hovézonr é glinhuédeu.

É quevér er hovézour revé m'é ma doctor, er pénitant e zeli bout èl ur scôlaér sonrcius é quevér é væstr-scôl, disquein guet-hon en doctrin a grechéneah, er fæçon d'hum gomportein erhat, hag a p'en dé én arvar ag un dra henac péhani e sel é zevérien hag é obligationeu, ean e zeli goulen guet humilité petra ha penaus é teli gohér. En dibouiegueah ag en devérieu ag er stad n'escus quet én tribunâl a bénijen.

Chetu devérieu er pénitant é quevér é govézour. Hama, eit hum aqùittein erhat ag ol en devérieucé, er pénitant en dès puemh tra d'hobér: de guetan, ean e zeli examinein erhat é gousciang; d'en eil, ean e zeli en dont ur gùir quæ d'en dont offancet Doué; d'en drivèd, ean e zeli en dout er ferm propos n'offançon quet mui en Eutru Doué; d'er huarvèd, ean e zeli disclériein ol é béhedeu d'é govézour, d'er buembvèd, ean e zeli receu er hénijen e vé reit tehou d'hobér satisfaction de Zoué ha d'en nessan.

Ni e gommançon hinibue dré en examén a gousciang.

I. — En examén a gonsçiang e zou un inclasq perbuéh e hra un dén ag ol é héhedeu commettet e

houdé é govézion dehuéhan, mar en dés bi groeit mad. En examén a gousciang e zou agren necessær; rac penaus é hellou un dén covessat é béheden hag en dout contrition a nehai, mar n'ou hanàu quet? En examén a gousciang e zou quen necessær ma hrehé ur govézion sacrilèj, pe lausquehé a costé ur péhèd marhuel dré vanq a examinein erhat é gouscianç; ma hrehé ur péhèd marhuel, pe laquehé ul lizidantéd vras doh er gobér; hag ur péhèd véniel ahoel, na ne laquehé meit un tamig lizidantéd é hobér en examén-cé. Chetu perac é ma forh mad gobér en examén a gousçianç bamnoz, rac en hani er groa e hanàuou gùel é fauteu pamdiêc, hag e zei æssoh de ben ag en dout chonj a nehai p'hum bresanton de govessat

II. — Red-é enta gobér erhat en examén a gousciang, ha deu dra e zou necessær eid er gobér erhat : de guetan red-é goulen guet Doué é sclærdér; d'en eil red-é chonjal a zevri ér péhedeu commettet.

1° Red-é goulen sclærdér en Eutru Doué guet ur fé bihue; hum dennein én ul léh benac a costé, hui laquat a sperèd dirac tribunâl souveræn hur Salvér Jésus-Chrouist offancet dré hun péhedeu. Ni e zeli en trugairéquat d'en dout hur goarantet doh er marhue ér stad a béhèd marhuel, hag er pédein de rein d'omb er hræç d'hanàuein ol hun péhedeu:

Job. XIII, 23. « Men Doué, e laré en dén santel Job, discoeit t'ein ol me fallanté, discoeit t'ein ol me féhedeu ha manquemanteu. » — « Me mæstr càret ha men Doué, e laré ehué un mean santel, reit sclærdér d'em sperèd eit ma huélein ha ma hanàuein ol me féheden, hag er fæçon d'ou hovessat. » Ha dré er

hedeu-cé hi e obtenas perpet guet Doué er hræç d'hanhauein ol hé sien ha manquemanten, en nombr hag en natur a nehai, bag er fæçon d'ou hevessat én tribunal a bénijen.

2° Goudé hur bout goulennet sclærdér en Eutru Doué, ni e zeli, durant un amzér hirroh pé bèroh, revé er muyoh pé bihannoh a amzér e zou a houdé hun dehuéhan covézion, hag chué revé en nombr ag hun pèhedeu, ni e zeli chonjal a zevri péh sort péhedeu hun nès groeit, pet guéh hun nès-ind groeit, hag er circonstanceu péré e chanj en espèç a nehai, hag aveit ma vou æssoh d'omb hanauein hun pèhedeu, assaiamb dorhei chonj ag er circonstanceu é péré hun nès ræson de zoujein hur bout offancet Doué, el léhieu é péré é omb bet, en dud hun nès hantet, en affærieu hun nès bet. Sellet petra e hra en hani en dès collet é yalh hag e ven agrén hi havouét a nehué; ean e hra réflexion mar gé én é sah p'en dé lamet ag er guér, é mèn é ma bet, dré béh léh en dès tremeinet, hag é mèn en dès bum arrestet, hag ean e gommanç quentéh é inclasq. Hama, groamb ehué er memb tra. Ha nezé hum examinet ar gourheménéu Doué ha ré en Ilis, ar bep-unan a nehai é particuliér.

I. — *Un Doué hemb quin e adorei, ha parfætemant é garei.* — Examinet : mar e hoès groeit mad hou pédenneu de vitin ha de noz; pet guéh e hoès manquet ag ou larét dré lizidantéd; pet guéh e hoès-ind laret hemb respet hag hemb devotion; mar e hoès manquet a chonjal é Doué, a offrein dehou hou chonjeu, hou conzeu, hou g'œvreu hag hou labourien; mar e hoès adoret èl ma teléh hur Salvér Jésus-Chrouist ér sacremant adorabl ag en Autér; mar e hoès pèllest dob er gommunion, ma-

men ag er vuhé a grechéneah, dré harès, dré zihoustemant, dré lizidantèd; mar e hoès caret ha pedet er Huérhiéa èl hou mam vad; mar e hoès groeit goah ag er religion dré ziavistèd pé dré zoujanç ag en dud difé; mar e hoès groeit goab ag er ré e bratiq ou devérieu a grechéneah guèl eid oh; mar e hoès hum daulet d'er superstitioneu?

II. — *Hanhue Doué hemb ræson ne doutet quet, na dré nitra en dès crouéet.* — Examinet : mar e hoès perpet leret hanhue santel en Eutru Doué guet er respet e zou dehet tebon; mar e hoès disinouret en hanhue santel-cé dré douiadelleu, dré hoal hedenneu, dré valloheu, dré sacrereahéu, dré vlasfémeu én ul larèt conzeu anjulius énep de Zoué pé d'er Sænt. Ha pet guéh?

III. — *Cess peb sul a labourat eit chervijein Doué devot mad.* — Examinet : mar e hoès labouret d'er sul, pé laqueit er reral de labourat; mar e hoès manquet én overen d'er sul ha d'er goulieu mireit, mar d'oh bet debuéhat én-hi dré hou faut; mar e hoès hoariet, hoarhet, diviset ér momand ag er sacrefiç adorabl ag en overen, ha pet guéh; mar e hoès asaistet hemb attantion, hemb respet, hemb devotion; mar e hoès assistet ér gospereu hag é officeu aral en Ilis, pe hellèh er gobér hemb diæzemant; mar e hoès cheleuet guet attantion ha fé en instructioneu e zou bet groeit t'oh; mar e hoès hum daulet en déieu consacret de Zoué d'en divertissemanteu fal, d'en dibauch, é léh gobér ovreu a zevotion hag e religion èl ma oèh oblijet, ha pet guéh?

IV. — *Tad ha mam a galon vad càr, eit bihuein pèl ar en doar.* — Examinet : mar e hoès inouret, respettet é peb tra en Tad santel er Pab, en es-

cobéèt hag er vêlean péré e zou hou tadeu ér fé, hag e gondui hon ç'inean én hènt ag er salvedigueah; mar ne hoès chet manquet a ahoeissanç, a respet, a garanté, a fidélité d'hou tud pé d'hou mistr; mar e hoès veillet ar hou pugalé hag ar hou servicherion, mar e hoès-ind instrujet, mar e hoès reit dehai exampl vad, mar e hoès lausquet rai a liberté guet-hai, liberté d'hobér, liberté de larèt, liberté de vonnèt ha de zonnèt, liberté de hantein revé ou chonj ha fantasi?

V. — *Ne vès multrér de zén erbet, a volanté nag a afféd.* — Examinet: mar ne hoès chet groeit droug d'en nessan én é gorv pé én é inean; — én é gorv, doh er scoein, doh er blessein, é rein hou malloh dehou, é tesirem droug dehou, doh en anjulial, pé é tougueim man-henac aral d'er gobér én hou léh; — én é inean, doh er scandalisein dré hou fal scüirieu, hou conzen, hou jesteu pé hou fal hobéreu; doh en ingajein de béhain énep de lézen Doué?

VI.-IX. — *Ne vès paillard énep fæçon, a gorv nag a intantion. — En œvr ag er hicg ne zesirei, meit guet pried pé é péhei.* — Examinet: mar ne hoès chet hum arrestet é chonjeu, é desirieu, é sellen, é jesteu, é conzeu, é œvreu énep d'en honestis ha d'er burtéd; mar d'oh bet divodest én hou ëusquemant, mar e hoès hantet fal gompagnoneaheu, mar e hoès queméret pé lausquet de guemér dirac oh libertéieu péré e gondui d'er vinç méhus, ha pet cuéh?

VII.-X. — *Maden dén erbet ne lairei, nag énep ræson n'ou dalhei. — Mad ar en doar ne hoantei, eit ha pout-ean dré dromperi.* — Examinet: mar ne hoès chet groeit pé desiret gobér domaj d'en nessan én é zanné, én ur guemér er péh e aparchant

dehou, pé én ur zerhel guet-n-oh er péh e hoès quemêret; mar ne hoès chet-ean trompet pé desiret er gobér, dré hou fal marhadoureah, dré hou faus pousaj, faus musul, én ur huèrhein rai guir, pé én ur brenein rai varhad mad; mar ne hoès chet ingajet unan-benac d'hobér domaj, mar ne hoès chet recenet, cuhet, prenet treu laïret; mar ne hoès chet pareit a hobér domaj d'en nessau, mar ne hoès chet en avertisset, pe hellèh hag a pe zelèh er gobér; ha pet guéh?

VIII. — *Birhuiquin gueu ne lavarei, nag chuê faus test ne vei.* — Examinet : mar ne hoès chet laret gueuiér distér pé ré vras, ré joéius pé ré e zoug domaj; mar ne hoès chet groeit jujemanteu fal ar goust en nessan, mar ne hoès chet goal gonzet a nehon, ha reit d'hanàuèt hemb nécessité é deicheu, é sieu, pé invantet ar é goust treu contrel d'er huirioné, ha groeit èl-cé domaj dehou én é inour pé ér hrud vad e oé a nehou; mar ne hoès chet disoleit é segrèdeu?

Goudé quement-cé, hum examinet hoah ar er péhedeu capitâl, en orgueil, en avariç, er haillardiah, en ivi, er gourmandis, er golér hag er barès. Examinet enta : mar n'en d'oh quet bet orgueillus én hou chonjeu, én hou conzeu, guet hou tillad, guet hou tanné; mar ne hoès chet hum istimet guel eid er réral?

Mar ne hoès chet manquet a hobér en alæzon pe hellèh er gobér, mar ne hoès chet er groeit énep d'hou calon, mar n'en d'oh quet rai stâguet doh hou madeu?

Mar n'en d'oh quet bet ivius ag er vad pé ag en eurustèd en doé er réral; mar ne hoès chet hum rejoeisset é huelèt droug é arrihuein guet-hai?

Mar ne hoès chet daibret pé ivet éré hourmandis, mar ne hoès chet daibret hag ivet étré hou prèden hemb nécessité, memb en déieu yan, mar ne hoès chet daibret quicg hemb permission, en déieu vijil, ha memb ér hoareis, en déieu dihuennet ?

Mar ne hoès chet hum abandonnet d'er golér, d'er fal imur, d'en dibatiantèd, ha laqueit er réral d'andur ag hou rustoni hag ag hou courdouzereah ; ha pet guéh ?

Mar ne hoès chet bet parès doh hum aqùittein ag hou tevérieu pamdiêc, é vonnèt de govessat, doh hum aprestein de receu er sacremanteu, er peh en dès hou laqueit de chomein misieu, blaïeu abéh ér stad a bèbèd marhuel, hag ér stad a zannation ?

Anfin, examinet mar dé hou puhé buhé er guir grechén, hag aveit quement-cé sellet penaus en hum aqùittet bamdé ag en devérieu e hoès én hou stad hag én hou condition. En devérieu-cé n'en dint quet er memb aveid en ol ; bout e zou devérieu particuhér aveid er ré diméet, aveid er ré youanq, er vugalé, er serviterion ; bout e zou devérieu particuhér é peb michér, é peb condition. Sellet erhat penaus en hum aqùittet ag ol en devérieu-cé, hag hum examinet guet er memb sourci e laquehèh d'hum breparein de jujemant en Eutru Doué ; mar hum jujet erhat hui-memb, Doué hou jujou ehué guet truhé ha madeleah.

Santès Marguèrit a Gortone e oé bet ur béhourès vras én hé youanquis ; mæs quênt pèl hi hum gonvertissas a greis hé halon, hag hi hum daulas quement d'er bénijen ha d'er pratiq ag er vertuyeu a grechéneah, ma apparissé Doué hès dehi, ha ma tivisé guet-hi guet er vrassan caranté. Neoah hi e

remerquas penaus Doné hi galhué perpet *peuréng.* Er santès e gonjuras en Eutru Doué de vennein hi galhuein ahoel ur huéh hé verh. Hur Salvér e rescondas dehi penaus n'hi galhué quet é verh a balamort de certæn péheden hi doé ancoéheit a examinein guet sourci. « Hum examinet enta gèel, e laras-ean dehi ; ha nezé netteit hou couscianç a bep sort couciadur dré ur govézion jenerel ag hou péhedeu ; mé hou calhuou me merh. » — « O Salvér, e laras-hi quentéh, hui péhani e zou er gùir sclærdér e splan én tihoueldéd, e sclærdéra tout, e hnéi tout, reit t'ein d'hanàuein ol er péheden e zon ém halon, eit ma hellein on diverchein ol dré ur govézion vad ! » Quentéh gondé er beden-cé, hi e hnélas dirac denlegad hé mean ol er péheden hi doé commettet én hé buhé, memb er chonjeu er ré cubettan. Hi e govessas nezé ol er péhedeu-cé guet er brassan quæ ha glahar d'hi dout offancet Doué ; hag a p'en das de receu er gommunion, guet ur gorden ar hé gong aveit discoein é oé ur béhourès vras hag hi doé méritet er brassan castimanten, hi e véritas cleuét ag hé Salvér er honzen-men : « Me merh Marguerit, me bardon d'oh ol hou péhedeu ! » Er honzen-cé hi balss én ur mor a lehuiné, hag e hras dehi tanhonat déja er hommsncemant ag er joé ag er baraouis. Ne hellamb quet ni bout éngorto a viraclen, mæs mar goulennamb sclærdér en Entru Doué, ni e hanàuou ehué reih mad hun péhedeu, ha goudé hur bout ou hovesseit erbat, ni e vou ehué lœn a gonsolation. — *Amen.*

---

## QUENTEL XXII.

### EIL DEVÉR ER PÉNITANT : ER GONTRITION AG É BÉHEDEU.

*Scito et vide quià malum et amarum est reliquisse Dominum Deum tuum.* Jérém. II, 19.

Sellet ha comprenet péh ur maleur-é aveid oh, ha péguement é tehet bout glaharet d'hou pout abandonnet hou Mæstr hag hou Toué.

Goudé ma hoès examinet erhat hou couscianç, hui e zeli gobér hou possibl eit hou pout ur gùir gontrition. Ni e ya d'examinein hinihue petra-é er gontrition, péh quen necessær-é, pet sort contrition e zou, péh conditioneu e zeli hi dont, hag anfin petra e zeliamb gobér aveit hi laquat én hur halon.

I. — Er gontrition e zou er hæ ag er galon hag er hâz doh er péheden commettet, guet ur volanté ferm n'offancehér mui en Eutru Doué. Er hæ-cé ag er galon, hag er hâz doh er péhedeu commettet e zou quen necessær ma n'en dé quet possibl d'oubb hur bout er pardon memb ag ur péhèd véniel, mar n'hun nès-ind én hur halon, emé sant Augustin. Un dén e zou én danjér a varhue, ha n'en dé quet possibl dehou cavouèt ur bélég d'er hovessat, eau e hel bout pardonnet guet Doué ; ur marhue pront hun dispanç a hobér satisfaction ahoel ér vuhémen, mæs nitra ne hel hun dispancein ag er gon-

trition ; hemb er gontrition hanni ne hel bout par-
Ps. L, 19. donnet guet Doué. « Er sacrefiç agréabl de Zoué e
zou ur sperèd draillet dré er glahar, » emé er
profæt. De béré é promet en Eutru Doué er pardon
Zach. I, 3. ag ou féhedeu ? D'er ré « en hum gonvertis a galon,
Joel II, 12. én huannadeu hag én dareu, d'er ré e zeuhantér
ou halon, ha noupas ou dillad. » Hag én effed,
de béré é leinamb-ni en dès en Eutru Doué reit er
pardon ag ou féhedeu ? d'er ré en dès ou onilet
Ps. L, 5. guet glahar. « Me mès péhet énep t'oh, e laré er
roué David, hag er péhèd-cé e zou perpet dirak
Ps. L, 19 men deulegad ; mæs, ô men Doué, ne zisprisehh
quet ur galon draillet ha glaharet. — *Cor contritum
Luc. XV, 21. et humiliatum non despicies.* » — « Me Zad, e laré
er mab prodig guet glahar, me mès péhet énep
d'en nean hag énep d'oh ; ne véritan quet mui bout
galhuet hou mab. » Madelén e stou izel doh treid
hur Salvér, ou golh guet hé dareu, hag ou zorch
guet hé bleau, hag hi e vérit clenèt er honzeu con-
solant-men guet hé Salvér : « Hou péheden e zou
Luc. VII, 48. pardonnet d'oh. — *Remittuntur tibi peccata tua.* »
D'er gontrition enta en dès hur Salvér promettet,
d'er gontrition é ra er pardon ag er péhedeu.

II. — Mæs pet sort contrition e zou ? Bout e zou
deu sort contrition : er gontrition parfæt hag en
gontrition imparfæt e hanhuér ehué attrition. Er
gontrition parfæt e zon er hæ en dès un dén d'en
dout offancet Doué, rac m'é ma un Doué infinimant
mad, infinimant dign de vout câret, ha rac ma
tisplij infinimant er péhèd dehou. En attrition e
zou er hæ en dès un dén d'en dout offancet Doué,
hag e za d'en ordinær ag er méh en dès d'en dout
commettet er péhèd pé ag en doujanç en dès a
boénieu en ifinern. Sellet : chetu ur hroaidur pé-

hanf léu ur momand a golér e sàn é zorn aveit scoein é dad, ha doh er acoein, ean e gouéh ean-memb a blad hag en hum vless. Quênt pêl ean en dès guen ag é béhèd, ean en dès glahar ag er péh en dès groeit. Hama, er glahar en dès er broadur-cé ag é béhèd e hel donnèt dehou pé a balamort d'en offanç en dès groeit d'é dad, hemb chonjal én droug e zou arrihuet guet-hou ean-memb dré en occasion ag en offanç-cé; pé ag en droug e zou arrihuet guet-hou ean-memb p'en dès groeit en offanç. Er vamen ag er gontrition quetan e zou parfæt, nobl ha dign ag ur broadur tinér, ha nezé ean e larehé d'é dad : « Me zad, quæ e mès em bout hou ç'offancet, nonpas a balamort d'en droug e zou arrihuet guet-n-ein, mæs a balamort d'en anjuli e mès groeit t'oh, me zad, hui péhani e vérit me respet, m'aboeissanç ha me haranté. »

Er vamen ag en eil gontrition, é contrel, e zou dibarfæt ha rai intéresset, ha nezé er broaidur-cé e larehé d'é dad : « Me zad, quæ e mès d'em bout hou ç'offancet, nonpas a balamort t'oh, mæs a balamort d'en drong e zon arrihuet guet-n-ein. Hama honnen-é er gontrition dibarfæt pé en attrition, péhani e za pé ag en doujanç ag en ihuern, pé ag en espéranç ag er baraouis e zou promettet t'omb, pé ag er méh ag er péhèd e zisco d'omb er fé él quer vil ha quen disprisabl. Péhani ag en nihue gontrition-cé e zou necessær? Unan pé én aral e zou necessær; mæs bout e zou un difforh d'hobér étré-z-hai. Er hontrition parfæt e hel obtenèin d'en dén én danjér a varhue er pardon ag é béhedeu, mar ne hel quet cavouèt ur bélèg d'er hovessat, adal m'en don en desir hag er volanté aincér de govessat é béhedeu quentéh èl ma heliou.

Er gontrition dibarfæt pé en attrition e hel ehué obtenein d'omb er pardon ag hun péhedeu, mæs hemb quin dré en assolven recevet ér sacremant a Bénijen, adal ma forbannou ag hun halon er volanté de béhein, ha m'hum gavou guet-hi ur hommancemant a garanté doh Doué, èl er vamen ag en ol santeleah.

Èl-cé er gontrition parfæt e zou hanval doh ur jiboessaour péhani e héli ur harhue hag el lah dré un tanl bemb quin; en attrition e zou hanval doh er memb jiboessaour péhani én ur vlessein er harhue-cé en arrest ur momand, mæs n'en da de ben ag en achihuein meit doh hum durul ar nehou ha doh er scoein a dauleu contèl. En attrition ehué n'en dé quet erhoalh a nehi é hunan aveit diverchein er péhèd, hi en dès dobér ag en assolven a chetu perac é ma hanhuet er gontrition dibarfæt

III. — Mæs parfæt pé dibarfæt èl m'é ma, er gontrition e zeli hi dout er pedair houdition-men; hi e zeli bout intérior, surnaturel, souveren ha jeneral.

1° Hi e zelí bout intérior, de larèt-é é teli donnèt ag en dôn ag er galon, ba n'en dé quet erhoalh ma vou ar blein hun téad, na ma hrehemb a vêg acten a gontrition. Ér galon en hum gav er valç ag er
Math. xv, 19. péhèd : « ag er galon é ta er chonjeu fal, er multrer bailardiah, el laironci, er faus testoni, er blasfêm; » ér galon é teli bout er remèd. En dud e zou oblijet d'hum goutantein ag er promessen a ziem vez o vê groeit dehai, « mæs Doué e leine ér galon;
I Reg. xvi, 7 — *Dominus autem intuetur cor.* » Hellein e hrér trompein en dud, mæs ne hellér quet trompein en Eutru Doué. En hani e sco ar poul é galon én ul larèt : « pardon, men Doué, » hag e scùil daren

én ur assurein d'é govézour en dès quæ d'en dout offancet Doné, d'en dout manquet én overen, d'en dont diaboeisset d'é dnd, d'en dout touïet, ha nezé ean e lar a vég bemb quin : « Men Dcné quæ bras e mès en dout hou ç'offancet, » hemb gobér attantion ar er péh e lar, ha deustou m'é ma disposet de retorn d'er memb pébedeu ; er bovézour-cé trompet dré en aparanç e ra en assolven ; mæs en assolven-cé, hag hi e vou cavouet mad ebné é ranteleah en nean ? Nonpas, Doué n'en dès chet reit er pardon ag er péhedeu-cé, rac er gontrition-cé e zou ur gontrition a vég bemb quin, n'en da quet ag en dôn ag er galon, er galon e zou hoah stâguet doh er pêhèd, n'en dès chet câz doh er péheden commettet, er govézion e zon ur govézion sacrilèj. Chetu perac Doué e lar d'omb : « Roénguet hon calon ha nonpas hou tillad.— *Scindite corda vestra, et non vestimenta vestra.* » — « Me zad, e laré santès Thérès d'ur bélég, predéguet liès énep d'er govézioneu fal groeit, rac er goal-sperèd n'en dès chet moyand erbet quen nerhus èl er govézioneu fal groeit aveit collein en ineaneu. » Er merchen sansibl hag a zianvæz n'en dint quet neoah necessær aveid er gontrition, n'en dé qnet necessær ma scùillon deulegad er horv daren ; erhoalh-é ma von er gontrition én dôn ag er galon, ma von glaharet er galon. « Hum gonvertisset doh-ein a greis hou calon. » Joel. II, 13. Joel. II, 12.

2° Hi e zeli bout surnaturel, de larèt-é é teli bout laqueit ér galon dré er Sperèd-Santel, hag é teli bout duzéet er er ræsonien hag ar er gùirionéen e ansaign d'omb er fé. Er Sperèd-Santel-é e inspir d'omb ol en desirien hun nès d'hobér er mad ha de bêllat doh en droug : qnement-cé e hanhnér

inspirationeu er Sperèd-Santel. Sel güéh mem ta én hou sperèd er chonj de govessat hou péhedeu aveit çavouèt græç Doué, er chonj-cé e zou laqueit én hou calon dré er Sperèd-Santel. Er gontrition ehué e zeh bout laqueit én hou calon dré er Sperèd-Santel, ha diazéet ar er ræsonieu e ansaign d'omb er fé. El-cé en hani en dès quæ ag é héhedeu, rac er péhedeu-cé en dès tennet ar nehon ur hastiment benac, er prison, pé en disinour, pé disprisanç én dud, er gontrition-cé n'en dé quet mad, ur gontrition naturel-é; n'en dé quet surnaturel p'en dé guir n'en dé quet diazéet ar er ræsonieu e ansaign d'omb er fé. Petra e gollamb-ni pe gommettamb er péhèd marhuel? Ni e gol græç ha caranté Doué, ni e gol en droèd hun boé d'er baraouis, ni e cessa vout hugalé de Zoné. Petra e véritamb-ni dré er péhèd marhuel? Ni e vérit en ihuern, ni hum laqua idan sclavaj en diaul; chetu er ræsonieu e ansaign d'omb er fé. Eit ma vou surnaturel hun hontrition, ni e zeli enta hur bout quæ ag hun péhedeu, rac m'ou dès groeit t'omb col græç ha caranté Doué, hag en droèd hun boé d'er baraouis, rac m'ou dès groeit t'omb méritein sclavaj en diaul, hag en tan ag en ihuern. Ha chetu azé ur gontrition diazéet ar er ræsonieu e ansaign d'omb er fé.

3° Hi e zeli bout souveræn, de larèt-é, é tehamb hur bout mui a guæ ag en offanç hun nès groeit de Zoué, eid ag en ol drougueu e hellebé arribout guet-n-omb. Ni e zeli cârein Doué a greis hun halon ha drest quement tra e zou; ni e zeli enta ehué cassat a greis hun halon ha drest quement tra e zou er péhèd péhani hun disparti a zoh Doué. Chetu perac er Scritur e ziscléri ér memb fæçon er mesul ag hun haranté, hag er mesul ag hun hon-

rition : « Hui e gârou Doué a greis hou calon, » e lar-eau; « hum gonvertisset a greis hou calon, » e lar-ean ehué. Doué e zou hun mad souveræn, en hani e vérit drest peb tra hun haranté; er péhéd enta péhani e lam guet-n-omb hun mad souveræn, e zou er brassan droug e hel arrihue guet-n-omb, hag en hani e zeliamb cassat er muyan. Él-cé enta er memb ræson péhani hun doug d'hur bout aveit Doué ur garanté souveræn, e zeli hun douguein d'hur bout ur glahar souveræn ag er péhéd. « Pihue-benac e gâr é dad pé é vam, é vrér pé é hoér muiaid on, n'en dé quet dign a han-an. » Hag er glahar-cé ag er péhéd ne zeli quet bout hemb quin er brassan, mæs ehné en hani dônnan, en hani gredussan de bêllat en distéran lizidantéd. « Pe glasqueêh hou Mæstr hag hou Toué, hui er havou, e lar Doué d'omb, adal m'er hlasqueêh a greis hou calon, ha guet ol er glahar ag hou ç'inean. » Deut. vi, 5. Joel. ii, 12. Matth. x, 37. Deut. iv, 29.

Er vartyréd e gompréné reih mad quement-cé, ind péré en dès anduret en tourmanteu brassan quêntoh eid offancein en Eutru Doué. Güel-é bet guet-hai bout hachet a dameu, dibennet, dispennet a dauleu, losquet é bihue, merhuel guet en nân, eil ou danné quêntoh eit commettein ur péhéd marhuel : n'en dé quet unan hemb quin en dès groeit quement-cé, mæs puarzéc million a dud. Ah! bout e zou enta de zoujein é vehé hilleih a dud ha n'ou dès chet ur gontrition souveræn ag ou fêhedeu; hag él-cé ne hrant quet ur govézion vad. Dré éxampl : manquein én overen d'er sul dré hun fault e zou ur péhéd marhuel; en hani enta e gouessa er péhéd marhuel-cé e zeli, eit bout pardonnet guet Doué, en dout muyoh a guæ a nehou eid ag er hol ag é fortun, ag é yehaid, eg é vuhé

memb. Perac? rac er péhèd marbuel e lah en inean én ul lemel guet-hi græç ha caranté Doué; rac gùel-é col er fortun, er yehaid, er vuhé memb eit col en inean ha col er baraouis. « De betra é Math. xvi, 26. chervijou d'un dén en dout gounet er bed antiér mar da a col é inean, » emé hur Salvér? Pe houlennamb enta pardon guet Doué ag hun péhedeu, ér momand ma vé reit t'omb en assolven, ni e zeli hur bout mui a gnæ a nehai eid ag ol en drouguen aral e hellehé arribue guet-n-omb, ha bout prest d'andur quement sort drong e zou quêntoh eit commettein a nehué er péhedeu-cé. Petra e zeliér enta chonjal a certæn crechénion péré e lar ehué « pardon men Doué! » guet péré Doué ne houlen quet ma andureint er marhue aveit-hou, mæs ma pélleint hemb quin dob en occasion a béhèd; hag ind, ind e ya quentéh én ur sortu a zoh en daul santel, guet ou Salvér én ou halon, d'er memb occasion a béhèd? hag ind ou debé ur gontrition souveræn ag ou féheden?

4° Anfin er gontrition e zeli bout jeneral, de larèt-é é teliamb hur bout quæ d'er bihannan ag en ol péheden marbuel a béré é omb cablus, ha mar nè govessamb meit péheden véniel, red-é d'omb hur bout contrition a unan-benac a nehai, pê ni e hrehé ur fal govézion. Él-cé en hani en debé commettet tregond péhèd marbuel, ha n'en dehé quæ meit a nàu ar-n-uiguénd, rac m'é ma hoah stâguet dob en aral, ne receuehé quet er pardon e hanni Jacob. ii, 10. a nehai: « Pihue-benac e vir ul lézen en Entru Doué, mæs e vanq d'ur poénd hemb quin ag el lézen-cé, e dorr el lézen abéb, » emé sant Jacq. Sant Sébastién, martir, en doé recenet guet Doué er bouvoér de buellat, dré sin er groéz, de guement

chinhuéd e oé. Ean e yas un dé de huélèt ur payan clan, hag e bromettas dehou er yehaid mar caré losquein limajeu é faus douééd. Er payan e losquas un nombr bras a nehai, mæs ean e gonservas unan hemb quin doh péhani é oé forh stâguet; ean e chomas enta clan èl ma oé. Ean en hum glémmas a guement-cé d'er sant péhani e rescondas dehon: « Ne chervij d'oh de nitra hou pout laqueit én tan fod ag hou faus douééd, p'en dé gùir é oh hoah stâguet doh unan a nehai. » Èl-cé ehué ne chervij d'omb de nitra hur bout câz doh ur certæn nombr a héhedeu marhuel, mar n'hun nès chet câz doh-hai ol. Stâguet èl ma oh doh ur vinç hemb quin, de betra é chervijou d'oh bout distâguet ag er réral? Ur prisonér péhani e zou stâguet dré ur har hemb quin hag can e hellehé larèt: « me zou libr, men decourn, men divréh, men goug n'on dès chet ranjen erbet. » Naren, mæs hou car e zou ranjennet; ha hui e zou quen dalhet dré er ranjen-cé èl pe vehé dalhet hou teourn hag hou tivréh. En diaul ne hra quet forb ehué na ne veèh quet multrér, lair, paillard, blasfémour, pé ivour, treu erhoalh-é avett-hon ma veèh orgueillus, pé goal gonzour, pé paressus, ean hou talh dré er ranjen-cé.

Tré ma oh stâguet doh ur péhèd hemb quin, ne hellet quet larèt é oh convertisset, rac quement péhèd marhuel e zou hun groa anemis de Zoué; ne hellér quet bout ami hag anemis de Zoué ar un dro. « Bout e zou hilleih a dud, e laré ur predégour bras, péré e hra covézioneu jeneral; ha neoah ur govézion jeneral e zou væn lies pé pourfitabl hemb quin; mæs distér-é en nombr ag er ré e hra ur gonversion jeneral; ha neoah ur gonversion jeneral e zou agrén necessær. »

IV. — Aveit hur bout er gùir gontrition ag hun péhedeu, m e zeli hı goulen guet Doué a greis hun halon, ha nezé gohér réflexion ar madeleah hemb som en Eutru Doué, hag ar é justiç hun mès quement a rason de zoujein.

Doué e zou quer mad eid on, ean em hâr quement : ha mé, me mès en offancet ! Ean e aprest d'em é varaouis ; ean e zigueor d'em é zivréh hag é galon, ean-é me zad caranténs péhani n'en dès chet dobér erbet a han-an eit bont eurus ; ha mé, ingrat èl ma on, me ziaboeis dehon, m'en anjuli, m'en offanç é qnement mod e zon ! Me Salvér madeleahus en dès oullet a balamort d'er péheden e mès commettet ; ean en dès oullet ar-n-an hag a halamort t'ein én offen a Vethléem, ér jardrin a Gethsémani ha durant ol é Bassion ! Me féhedeu e zou bet caus d'é souffranceu, d'é humiliationeu, d'en taulen en dès receuet, d'en anjulieu e zou bet groeit dehou ! Aveid aquittein er boén dellet d'em féhedeu-é é ma bet courônnet a spern, dispennet a dauleu fouet, abandonnet guet en ol, ha crucefiet étré deu lair. Aveid on mé-é, péhour misérabl, é ma bet Jésus stâguet goleit a hoaid doh er groéz, en dès marhuet ha recenet un taul lanç péhani en dès trézet é galon ! Aveid on mé-é é ma ressuscitet ha montet d'en nean, aveit digneorein d'ein en nor ag é varaouis ! ha mé, me mès rescondet de guement a vadeleah dré en ingrateri villan, é commettein er péheden brassan !

Dré ur pébèd marhuel hemb qain, me mès méritet en ihuern, en tan éternel ag en ihuern guet en diaulèd. Ha chetu me Salvér én é visériçord infini doh men galhuein de vonnèt devat-hou, hag é larèt d'ein : « Queih péhour maleurus, té péhani

en dès dastumet dré ha béhedeu quement a goêd eit ho losquein én ihnern, ouil ha héheden, ha pès quæ ha glahar a nehai, ha m'on fardonnou Doué. Antréet ér santimanten-cé ha ne vou quet diæz d'oh hou pout ur gur gontrition ag hou péhedeu.

Ni e gav én Aviél ur scüir ag ur gontrition vad hag ur scüir ag ur gontrition faus. En apostol Pièr en doé nahet hur Salvér Jésus-Chrouist dré dair guéh durant é Bassion. Ur momand arlerh, Jésus e dremeinas étal Pièr, hag e daulas ar nehou ur sèl quen truhéus, ma teuhantéras é galon. Pièr e sortias quentéh hag e oulas é héhèd guet glahar bras. Pièr e oé bet pardonnet, rac é gontrition e oé bet intérior ha surnatorel : sèl hur Salvér Jésus en doé hi laquet én dôn ag é galon; ha goudé, sel guéh ma cleué er hoq é cânnein, Pièr e oulé é béhèd; hi e oé souveræn ha jeneral, rac Pièr en doé ur glahar bras ag ol en offanç en doé groeit de Zoné, hag ean e anduras goudé bout cruceffet, èl é væstr divin, quéntoh eid offancein a nehué en Eutru Doué.—Judas ehué, goudé en dont trahisset é Væstr divin, e laras : « Péhèd e mès ! » Judas ne oé quet bet pardonnet, rac é gontrition ne oé quet surnaturel; é gontrition e zé quêntoh ag er méh, ag en disinour e denné ar nehou, dirac en dud, er vrastèd hag en infamité ag é dorfæt. Chetu perac ean e yas d'hum grouguein dré zisanspoér.

Luc. XXII, 61-62.

Math. XXVII, 4-5

Ah ! pedamb Doué de rein d'omh er hræç de larèt perpet a greis hun halon : « Men Doué, quæ bras e mès em bout hou ç'offancet, rac ma oh un Doué infinimant mad, infinimant dign de vout kâret, ha rac ma tisplij er péhèd d'oh; me mès ur volanté ferm ne retornein mui dehou dré hou craç ;

me héllei doh en occasioneu a nehou, hag er hen vessei ahrettan ma hellein. — *Amen.*

---

## QUENTEL XXIII.

### TRIVÈD DEVÉR ER PÉNITANT : EN FERM PROPOS.

Isai. LV, 7. *Derelinquat impius viam suam, et vir iniquus cogitationes suas, et revertatur ad Dominum, et Dominus miserebitur ejus.*

Qùittét er péhour é fal vuhé hag é fal chonjeu, retornet devad Doué, ha Doué e hrei dehou miséricord.

Ér gontrition é hès deu dra, unan péhani e sel en amzér tremeinet, un aral péhani e sel en amzér de zonnèt. Chetu perac ni hun nès laret penaus er gontrition e zou ur hæ ag er galon hag er hâz doh er péhedeu commettet, chetu aveid en amzér tremeinet; guet ur volanté ferm n'offancehemh mui en Eutru Doué, chetu aveid en amzér de zonnèt. Quement-cé e senefi penaus ur guir gontrition e zeli hi dout ur ferm propos péhani e zou ur gùir ha ferm résolution n'offancehemh mui en Eutru Doué. Ni e ya de gonzein hinihue ag er ferm propos-cé péhani e zou trivèd devér er pénitant.

I.— Er ferm propos e zou agrén necessær d'omb mar vennamh hur hont guet Doué er pardon ag hun
Isai. LV péhedeu : « Qùittét er péhour é fal vuhé hag é chonjeu fal, e lar d'omh er Sperèd-Santel, retornét devad Doué, ha Doué e hrei dehou miséricord. »

Hag [illegible] léh aral er Sperèd-Santel e lar d'omb hoah : « P'en dou er péhour quitteit ol é héheden, pe virou ol me lézen, pe bratiquou er péh e zou mad ha just, me rei er vuhé d'é inean..... Taulet pêl doh-oh bon ç'œvreu fal, ha queméret nezé ur galon nehué hag ur sperèd nehué, ha hui e vihnon. » Ol er honzeu-cé e zisq d'omb penaus é tehamb renonciein de ol hun péheden mar venamb bout pardonnet guet Doué. Hag hun Salvér Jésus-Chrouist, petra e laré-ean d'er ré de béré é pardonné on féhedeu ? « Chetu-hui guellet, e lar-ean d'er péhour, mæs ne héhet quet mui. — *Ecce sanus factus es, jam noli peccare.* » Quêrhet, e lar-ean ehué d'ur béhonrès, mæs ne béhet quet mui. — *Vade, et jàm amplius noli peccare.* » Ezech. XVIII, 21. Ezech. XVIII, 31 Joan. V, 14. Joan VIII, 11.

O na hrasset-é en nombr ag er ré en hum dromp ar en articl-men ! Ind e assai ou dout un tamig quæ ag ou féhedeu tremeinet, ind e bromet tout d'ou hovézonr aveid en amzér de zonnèt, hemb ou dout er volanté de zerhel doh on fromès, ha quentéh èl m'ou dès het en assolven, ind hum laqna a esprès ér memb occasioneu ! Ha hui e grêd en ou dès receuet er pardon ag ou féhedeu ? Pe larehé d'ur roué un dén revoltet ag é sujité : « O roué, quæ e mès d'em bout hou ç'offancet dré me revolt, ha mé hou pèd d'em fardonnein. Mæs gouyet neoah penaus ne mès chet énep fæçon er volanté de vout fidéloh d'oh én amzér de zonnèt, rac me ven, pe von me cbonj, commettein er memb péhéd. » Ha hui e grêd é vérit en dén-cé bout pardonnet ? Oh ! nepas. « Un inean n'en dès chet ur ferm propos, emé sant Augustin, e zou hanval doh ur pod doar péhani n'en dé quet bet hoah poahet én tan; selmui é vé golhet, sel-mui é ta de vont lous. Èl-cé

ehué un mean péham e receu en assolven hemb ferm propos, e za de vout cablussoh eid é rang, rac open hé féhedeu péré e chom guet-hi, hi e hra ur sacriléj. » Er ferm propos e zou enta agrén necessær d'omb mar vennamb bout pardonnet guet Doué.

II. — Mæs doh péh mercheu é hanåu un dén en dès ur ferm propos? Dré er chanjemant ag é hoal vuhé, dré er sourci en dès a béllat doh en occasionen a béhèd, ha doh er boén e laqua de zistruiein é fal accustumanceu.

1° Dré er chanjemant ag é hoal vuhé. Ur galon n'en dé quet é gùirioné convertisset, mar n'hi dès chet ur volanté ferm de chanjein a vuhé. Er péhour dré é béhèd e bélla doh Doné eit hum stâguein doh en treu crouéet; eit hum gonvertissein, ean e zeli enta hum zastâguein doh en treu crouéet eit hum stâguein doh Doué. Er péhour dré é béhèd e gùitta en hènt ag en nean, eit quemér en hènt d'en ihuern; eit hum gonvertissein, ean e zeli enta quittat en hènt ag en ihuern ha retornein d'en hènt e gondui d'er baraouis; én ur guir er péhour e zeli cessein a béhein, quement-cé-é en dès groeit er Sænt, santès Madelén, sant Pièr, sant Augustin, santès Mari en Egyptianès, hag ol er ré e zou bet péherion hag e zon bermen é ranteleah en nean.

2° Dré er sourci en dès de béllat doh en occasioneu a béhèd. Bout e zou deu sort occasion tostan a béhèd doh péré é vèr agrén oblijet de béllat : de guetan, en occasioneu péré e zoug a nebai ou hunan d'er péhèd, dré exampl, en hantis a dud youanq, pautréd ha merhéd, hardéh èn eil doh éguilé; rac en occasion-cé e zon un occasion a béhèd aveid en ol; d'en eil, en occasioneu péré n'en

dint occasion a béhèd meit de certæn tud hag é certæn circonstanceu, dré exampl, en davarn eid un dén taulet d'en ivaj, en hoari carteu eid un dén taulet d'er blasfêm, pe gol é hoari. Peb-unan e honér, dré en aproq en dès déja groeit, petra e zou bet caus dehou d'offancein Doué; ha mar en dès ur ferm propos n'offançou mui en Eutru Doué, ean e zeli pêllat doh en occasioneu-cé. Perac? rac mar en dès Doué promettet t'omh er secour ag é hræç én occasioneu a béhèd é péré é hellamb hum gavouèt hemb n'en dé dré hur faut, n'en dès chet promettet nitra d'omb mar hum laquamb a esprès én danjér de béhein, hag hemb secour en Eutru Doué ni e zou sur a gouéhein er péhèd. Sellet : « Doué en dès ordrénet d'é Ælèd hun goarn hag Ps. xc 11.
hun dihuen én hun ol danjérieu. » Hag ind er groa. Mæs mar det a esprès d'hum durul a lein un tour d'en gueas, hui e grèd penaus hou ç'Æl mad hou coarantou? Nepas, ean hou lausquou de dorrein hou coug, hag e larou d'oh : « Me mès receuet er hourhemén d'hou tihuen é ol en danjérieu péré e hel hum bresantein a nebai on hunan dirac hou paseu, mæs nonpas én danjérieu é péré en hum daulet hui-memb a esprès. » Hama, Doué n'hun goarantou quet ehué mar hum laquamb a esprès én danjér; ha chetu perac ni e zou sur a gouéhein ér péhèd; ha chetu perac ni e zeli hur bout er ferm propos de bèllat doh en occasioneu a béhèd; a vihannoh ni e ven conéhein a esprès ér péhèd. « Pihue-benac e zihoal doh er pinchen ne gonéhou quet, emé er Sperèd-Santel. — *Qui cavet laqueos* Prov. xi,
*securus erit.* » — « Mæs pihue-benac en hum laqua 15.
én danjér en hum gollou. — *Qui amat periculum in* Eccli. III,
*illo peribit.* » Laret t'ein pihue e hantet, ha me 27.

larou d'uh petra e veèh ; mar hantet tud a fæçon, hui e vou un dén a fæçon ; mar hantet tud libertin, hui e vou libertin èl-d'hai. Mar e hoès enta er ferm propos de bêllat doh er péhèd, hui e zeli hou pout er ferm propos de bêllat doh en occasion a nehon.

2° Doh er boén e laqua de zistrujein é fal accustumancen. Ur fal accustumanç e zou un inclination, en æzemant en dès un dén de gommettein perpet er memb péhèd, dré exampl, en accustumanç de golérein, de vlasfêmein, d'hobér œvreu lous. En accustumanceu fal e zou aveid omb ur vamen a bep sort drougueu. « Er goal accustumanceu, emé sant Bernard, e deu ar-n-omb puemb droug principal péré e zou quement a basenneu dré béré é tischen er péhour én ihuern. Dré fin commettein er memb péhèd, er péhèd-cé e za de vout un accustumanç péhani e voug er rebreicheu ag er gousçianç hag e lam guet-n-omb en doujanç ag er péhèd. En accustumanç-cé e za de vout un nécessité ; hag én effèd, er ré ou dès ur fal accustumanç e lar ne hellant quet parat doh-t-hi. En nècessité-cé de gommettein er péhèd e bêlla doh-omb en desir d'hum gorrijein, hag e bêlla chué græç Doué hemb péhani n'en dé quet possibl d'omb chanjein a vuhé. Ag en diæzemant vras-cé hun nès doh hum gorrijein é ta en disanspoér ; ag en disanspoér-cé de hellein hum gorrijein ha de receu er pardon guet Doué, ni e gouéh én ostination ag er péhèd hag én damnation éternel. « *Actus erebro peccandi consuetudinem parit ; consuetudo parit quasi agendi necessitatem, necessitas impossibilitatem ; impossibilitas desperationem ; desperatio damnationem.* » Dihoallamb enta a lezel er goal accustumanceu de grihuat én hun mean. Selletergué : p'eu dint yonanq,

az-é ou zennein; mæs ur huéh m'ou dès taulet dôn ou gouriad én doar, diæz bras-é ou zenuein; mæs neoah ind e bel bout dihonriadet. Él-cé é ma hun fal accustumanceu; ha ui e hel hum gorrijein a nehai, mæs aveit quement-cé red-é veunein grons hum gorrijein a nehai; nitra n'eu dé diæz d'en ham e veu én efféd hag é gùrioné; red-é covessat hès, rac p'en dé fresq ur gouli é teliér laquat ur reméd ar nehou; hag hum adressein perpet doh er memb covézour eit ma banàuou reih mad hun blinhuèd, ha ma rei d'omb er remèdeu nerhussan eit hun guellat; red-é anfin hum gastiein ni-memb sel güéh m'hun uès er maleur de héli hun goal accustumanç. « Ne hellan quet hum gorrijein, e laré d'ur béleg un offiçour péhani en doé en accustumanç de vlasfêmein arlerh é soudardèd dissèut. — Hui hum gorrijou, mar caret er gobér, emé er béleg. Hui e hoès azé ar hou cusquemant boutonneu bràu. Hama, distâguet unan a nehai sel güéh ma vlasfêmeèh, ha reit-eau d'ur peur. » Er boutonnen-cé e oé houtonneu eur. Péguement a nehai e gredet-hui é oé bet ean oblijet de zistâguein eit hum gorrijein ag é fal accustumanç? Tri hemb quin: ha goudé quement-cé ne vlasfêmas quet mui jamæs. Hum gastiet ehué hui-memb sel guéh ma héliet hou ç'accustumanç fal, ha quènt pél hui é vou corrijet. Mæs drès peb tra goulennet dré bedenneu gredus secour en Eutru Doué, ha hui e hellou larét guet er roué David : « Me mès héliet m'anemisèd, Ps. xvii, 41-42.
me mès-ind attrapet, ha n'en d'on deit én dro quen ne mès-ind taulet a blad; me mès-ind draillet ha trézet quement ma n'ou dès chet guellet seuel; ind e zou chomet idau me zreid. » Eurus eu hani é gombat él-cé é fal accustumanceu, rac ean e hounion ur victoér glorius ar nehai.

III.— Aveit discoein enta hun nès ur ferm propos, ni e zeli laquat poén de chanjein a vuhé, de bélle doh en occasioneu tostan a béhèd, ha d'hum gorrijein ag hun fal accustumancen. Ha ni e zeli hum gorrijein ag ol hun fal acustumanceu ; rac, èl er gontrition, er ferm propos e zeli bout jeneral, de larèt é ni e zeli renoncicin a galon de guement péhèd marhuel e zon. Ne chervij d'omb enta de nitra pèllat doh un occasion tostan a béhèd, mar chomamb stâguet doh un aral ; na d'hum gorrijein ag ur fal accustumanç, mar vennamb hoah hélieïn un accustumanç fal aral. Tré ma omb stâguet doh ur péhèd marhuel hemb qnin, ni e zon anemisèd de Zoué, ha ne hellamb quet hur hout é bræç én hun halon. Ni e zeli enta agrén hur bout ur gùir ha ferm resolution n'offancehemb mui en Entrn Doué dré béhèd marhuel erbet Ha mar ne govessamb meit péhedeu veniel, red-é d'omb ehué hur bout ur gùir ha ferm resolution de renoncicin abèl d'unan-benac a nehai, a vihannob ni e brehé ur govézion sacrilej, dré vanq a gontrition péhani e zou agrén necessær eit bont pardonnet guet Doué, memb ag ur péhèd veniel.

IV.— Mæs mar hun nès neoah er maleur de gonéhel ér péhèd, deustou ma hun hoé ur gùir ha ferm resolution, p'hun nès receuet en assolven, petra e zellamb-ni gohér ? Hama, petra e brehemb-ni pe gouéhehé un tam gleu tan groës ar hun dillad ? ni en taulehé a blad er prontan possibl guet oun a vont losquet. Groett er memb tra avéid er péhèd péhani e alum en tan aveit hun losqueïn én ihuern ; taulamb-can enta pêl doh-omh én ur hobér un act a gontrition parfæt, ha covessamb-ean er prontan ma hellehemb.

Ur médecinour e oé bet galhnet de huélêt tri dén glan, hag ou zri é oent goal glan. En hani quetan en hum lausquas de vout examinet hag e rescondas de ol er péh e oé bet goulennet guet-hou. Mæs ean e refusas grons ol er remèdeu en doé er médecinour ordrénet tehou. En eil e guéméras ul lod ag er remèdeu ordrénet, mæs ean e lausquas en achimant a costé. En drivéd e laras d'er médecinour : « Ordrénet t'ein ol er péh e hanàuet èl necessær de huellat d'em hlinhuéd, ha me guéméron ol hou remèden. » En tri dén clan-cé e zou ul lunaj a dri sort tud péré en hum adress doh ministr en Eutru Doué eit bout gùelleit ag ou hlinhuédeu spirituel. Lod a nehai e govessa ol ou féheden, mæs ind e refus ol er péh e vé ordrénet tehai d'ou goarantein doh ou féhedeu én amzér de zonnèt. Lod aral e zou coutant a hobér an dra benac ag er péh e vé ordrénet tehai, mæs pas en tout; ind e varhadon, ind e chipotou guet ou hovézour quênt gobér er péh e zou necessær, hag ind e lausquou en hantér a costé. Lod aral anfin e ven gobér a volanté vad ol er péh e hourhemén dehai er médecinour spirituel ou dès choéjet.

En tri sort tud-cé e lar penaus é vennant bout gùelleit; mæs neoah spis ha splan-é de huélèt penaus n'en dès meit el lod dehuéhan hag e ven én effèd hag é gùirioné bout gùelleit ag ou hlinhuéden, hag ou dès ur gùir ha ferm propos de vout fidel de Zoué én amzér de zonnèt.

Ni e gav ér roué santel David ur scùir ag ur ferm propos jeneral. Én ur recen guet Doué er pardon ag en neu dorfæt bras en doé commettet, ne vennas quet hemb quin hum hoarantein a nehai eid en amzér de zonnèt, én ur hobér ur bénijen rust

ha calet, mæs ean e laquas én é galon er brasam câz hag hirriss doh ol er péh e oé droug. Chétu perac ean e laré guet gûrioné : Me mès hirriss ha Ps. CXVIII, 128. câz doh ol er péh e gondui d'en droug. — *Odivi omnem viam iniquitatis.* » Ni ehué, rononciamb grons d'er péhèd ha de ol er péh e gondui dehou; ha ni hur bou guet Doué miséricord ha pardon.

*Amen.*

---

## QUENTEL XXIV.

### PUARVÈD DEVÉR ER PÉNITANT : ER GOVÉZION A VÉG.

I Joan I, 9.

*Si confiteamur peccata nostra, fidelis est et justus ut remittat nobis peccata nostra, et emundabit nos ab omni iniquitate.*

Mar covessamb hun péhedeu, Doué e zou fidél ha just eid ou pardonnein d'omb, hag hun nættât a bep sort couciadur.

Goudé hur bout hum examinet erhat ar ol hun péhedeu, goudé hur bout groeit hun possibl eit hur bout ur gûr gontrition a nehai, hag ur volanté ferm de bellat doh-t-hai én amzér de zonnèt, ni e zell antréein én tribunal a Bénijen guet humilité ha confianç aveit covessat hun péhedeu.

I. — Er govézion e zou un accusation humbl, splân ha fidél e hra un dén ag é ol béhedeu d'ur bélég aprouvet, én intantion ag en dout en assolven a nehai.

Él me mès el laret déja, pihné-benac e zou ér stad a béhéd marhuel, e zou agrén oblijet mar dé

possibl dehou er gobér, de govessat er péhéd-cé, eid-en dout er pardon a nehou. Eu obligation-cé en dès reit d'omb hur Salvér Jésus-Chronist eanmemb, p'en dès reit d'é vêlean er bonvoér de bardonnein pé de zerhel er péhedeu. Mæs n'en dé quet possibl hanànein er péhedeu péré e zeli bout pardonnet pé dalhet, mar ne vant quet covesseit; rac n'en dé quet possibl jujein er péhedeu ne hanàuér quet. Ne hellér quet rein er assolven d'er ré e refus ag hum gorrijein ag ou fal accustumancen, rac n'ou dès chet contrition ag ou féheden; ne hellér quet rein en assolven d'er ré e refus a bardonnein, d'er ré e refus a reparein en domaj en dès groeit, d'er ré e refus a gùittat en occasion a béhèd; rac er ré-zé e zou hoah stâguet doh er pébèd. Mæs penaus é vehé possibl hanàuein quement-cé, mar ne vé quet disclériet er péheden-cé? Er bélèg péhani e rehé en assolven hemb n'en dé bet covesseit er péheden, e hrehé just èl ur médecinour péhani e ra er reméd hemb hanàuein er hlinhuèd, hag eu hum laqua èl-cé én danjér de labein en hani clau. Necessær-é enta covessat er péhedeu quênt ma helleint bout pardonnet. « Ha ne laret quet, emé sant Augustin : « Me hra pénijen én farticuhér, me hra pénijeo étré Doué ha mé; rac quement-cé n'en dé quet erhoalh, red-é d'omb hur bout recour doh er sacremant-men : a vihannoh, de betra en dehé chervijet de Jésus-Chroûist larèt d'é apostolèd ha d'er ré e zehé donnèt en gondé : « Ou féheden e vou pardonnet d'er ré de béré ou pou ind pardonnet? De betra e chervijehé dehai on dout receuet en alhuéieu a rantelèah en nean? » Er govézion e zou enta necessær.

II. — Mæs péh conditioneu e zeli en dout ur govézion vad? Tair; red-é ma vou humbl, sincér hag antiér.

1° Red-é ma von humbl, de larèt-é né zeli quet un dén larèt é béhedeu èl un histoér, mæs hum accusein a nehai èl ur hriminel e avoué é dorfet doh treid é juj.

Er govézion ag hun péhedeu ne zeli quet enta
Luc. XVIII, 11. hanvalein doh hani ér Pharisién orgueillus a béhani é conz d'omb en Aviél. Ean en hum hresantas én tampl, hag e laras én é sàu dirac Doué : « Mé hon trugairéqua rac n'en d'on quet mé èl en dud aral péré e zou lairon, dijust, paillard, ha drest peb tra èl er Publiqnæn-cé. Me yun-mé dihue buéh ér suhun, ha me ra en décvèd loden a ol me madeu. » É contrel, hun hovézion e zeli bout humbl èl hani er Publiquæn péhani, én gueas ag en tampl, ér momand memb ma hré er Pharisién-cé é govézion orgueillus, ne gredé quet seuel é zeulagad trema en nean; mæs ean e scoé ar poul é galon hag e laré guet er vrassan humilité : « Men Doué, hou pet truhé doh-ein, queih péhour misérabl ! »
Luc, XVIII, 14. Diar guement-cé, hur Salvér e lar d'omb : « É gùirioné, hennen e sortias guennet ha pardonnet ag en tampl : rac pihue-benac en hum sàu e vou discaret, ha pihue-benac en hum humili e vou sàuet. » Hama, chetu ehué en humilité guet péhani é tehamb tostat d'en trabunäl sacret : hag en humilité-cé e zeli hum ziscoein én hun quèrhed, én hun conzen, én hun jesteu, én hun comportemant abéh, ha memb ua n'hun behé meit péhedeu veniel : rac, deustou n'en d'omb quet oblijet de govessat hun péhedeu veniel, mar vennamb ou hovessat ni e zeli er gobér guet humilité, ha receu guet humilité pénijen a nehai.

N'en damb quet enta de govessat eit hum vélein, eit disclérien hun verinyeu, él pe larehemb : « me gleu en overen hamdé, me lar er rosær, ne doañan quet, ne lairan quet..... » Covessamh nonpas er vad hun nès groeit nag en drong n'hun nès chet groeit, mæs er péhedeu hun nès groeit. Hui e gréd enta ne hoès chet péhèd erhet ar hou cousciauç ? Hama, groeit erhat hou ç'examén, ha hui e larou nezé guet sant Yehan : « Mar laramb n'hun nès chet péhet, ni hun dromp ni-memb, hag er hui-rioné n'en dé quet én-omb. » « É contrel, emé en Apostol sant Jacq, ni e vanq é peh fæçon, *in multis offendimus omnes.* » I Joan. I, 8. Jacob. III, 2

Ne zehamb quet ehué hum escusein, na turul er garé ar er réral, nag hum zihuen. Ur voès ne zeli quet covessat péhedeu hé dén, nag un dén péheden é bried, nag er vistr péhedeu ou serviterion, nag er serviterion péheden on mistr. Er péh e hret neoah pe govesset hou péheden én ur zivisein dré histoérieu péré n'ou dès chet a achimant, quêntoh péheden en nessan eit hou ceré. Dré exampl, pe hoès d'hum accusein a zibatiantéd, n'en dé quet necesser d'oh larét : « Me mès fâchet, rac mem bugalé pé me serviterion ou dès groeit en dra-hont, ou dès groeit en dra-men, » laret hemb quin e hoès manquet a batiantèd. Mad e vehé gobér de certæn tud er péh e hras un dé ur hovézour aviset d'ur voès péhani eid escusein hé féhedeu en doé diuoleit péheden hé fried : Er hovézour e ras dehi, é pénigen, ur *Ave Maria* hemb quin eit hé féhedeu-hi, mæs open ean e ras dehi ur mis a yunieu eit péhedeu hé fried. El-cé enta peb-unan e zeli hum accusein aveit-hou é hunan.

Ne faut quet turul er garé ar er réral. Déja hun

hetan tad Adam aveit hum escuseiu, en doé laret : Genes. III, 12. « Er voès e hoés reit t'ein eit pried en dès quemguet t'ein ag en fréh dihuennet, ha chetu perac e més daibret a nehou. » Guet a dud e héli er scùircé, hag e daul er garé ar en diaul, ha liès mad ar Doué ean-memb ! « Me Zad, e larant-ind, en diaul en dès m'en douguet de gomettein er péhedeu-cé-pé : Doué en dès reit t'ein un imur quen tær, Doué en dès me laqueit én ur visér quer bras, en dès reit t'ein ur voès, pé un dén, pé bugalé quen diaz, quen dissént, ma ne mès chet moyand de harz ! » Guet a dud e zou neoah péré e zou peuroh eid oh, péré e vihue guet tud falloh eit hou ceré, ha péré neoah ne gommettant quet er péhedeu e gommettet-hui ! Perac enta é laret-hui : « dré me faut, dré mem brassan faut, » mar vennet turul ar er réral er garé ag hou péheden ? Laret enta : « Me mès commettet er péhedeu-cé, manq a zihoal doh me imur, manq a gombattal men goal inclinationen, et ma tehen ; hag él-cé hui e hra ur govézion humbl.

Lod aral e glasquou ne houyau quet pet ræson eit hum zihuen : « Pe ne douïehen quet, e larant-ind, mem bugalé, me serviterion, me ionnéd ne sentehent quet ; pe n'en dehen quet guet er réral, ind e hrehé goab a han-an ! Er reral e yé, me zou mé oueit ahué guet-hai ! » Ur vràu a ræson ! Mæs mar da er réral d'en ihuern, hui e yei ehué. « Queih tud, e laré sant Gregoér, chonjet erhat : mar hu nàuet ha mar accuset hou péheden guet humilité, Doué hou ç'escuseu ; mæs mar clasquet escusein pe dihueu hou péhedeu, Doué hou ç'accusou hag e gondannou hou malıç : choéjet étré en neu. « *Si te accusas, Deus te excusat ; si te excusas, Deus te accusabit.* » Er govézion e zeli enta bout humbl.

2° Mæs hi e zeli ehué hout sincér, de larèt-é ne zeli quet un déu cresquat na hihannat é héhedeu, mæs ou avonéein èl m'é mant guot gùrioné ha guet franquis.

Red-é ma leinou hun hovézour én hun housciant èl én ul livr ; ni e zeli enta larèt hun péheden èl m'é mant, hag èl m'hun nès ind groeit. Bout e zou tud -péré e lar : « M'hum accus, mar e mès manquet d'em fedenneu, mar e mès toñet, mar e mès coussantet d'er fal chonjeu..... » Petra e seneñ er façon-cé d'hum accusein ? Pé hui e zou sur e hoès commettet er péhedeu-cé, pé hui e zou sur ne hoès chet ind commettet, pé hui e zou én arvar mar e hoès ind commettet : mar d'oh sur e hoès-iod commettet, ne laret erhoalh, pé laret : « M'hum accus mar e mès-ind commettet, rac hui en hum accus nezé, guet arvar, a béhedeu e houyet reih mad e hoès commettet ; n'en doh quet sincér. Mar doh sur ne hoès chet ind commettet, ne laret quet en hum acenset a nehai, mar e hoès ind groeit ; rac hui e laqua hou covézour de gol en amzér én ur fæçon dibrepos. Mar d'oh é gùrioné én arvar mar e hoès commettet er péhedeu-cé, laret ne houyet quet mar e hoès-ind commettet ya pé nepas.

Lod aral ne zisolant quet erhoalh ou féhedeu èl ma teliant, mæs iod hum goutant d'hum accusein é jeneral : « Me mès groeit fal, me mès conduyet ur vuhé dirolet, me zou bet rai libr ha rai hardéh ém homportemant ; » hag idao er gùirieu jeneral-cé, ind e guh quement sort treu vil ha fal e zou. Mæs covessat èl-cé n'en dé quet covessat hou péhedeu guet gùirioné ha guet sincérité, mæs guet maliç, ha dré-zé hui hum laqua én danjér d'hobér covézioneu sacrilèj. Laret hou péhedeu él m'é

mant, ha mar ne houyet quet ou larèt, padèt hou covézour d'ou gonlen guet-n-oh, ha rescondet dé hou guet gùirioné.

Open, ni e zeli covessat hun péhedeu guet franquis, de larèt-é, ou hovessat bemb quin, én intantion d'bur bout en assolven a nehai, mar hi méritamb. Péhein e hra enta er ré e ya de govessat, nonpas eid on dout er pardon ag ou féhedeu, mæs eid ou dout en alæzon guet er hovézour : « Moès, e lar as un dé sant Philip a Néri d'unan ag er sortcé, quêrhet quit, n'en dès chet bara aveid oh amen ! » Hag éu effèd, er govézionâl n'en dé quet ul léb aveit goulen en alæzon ha discoein er béuranté, mæs aveit covessat ha discoein er péhedeu d'er bovézour e ra en assolven, mæs ne ra quet en alæzon. Er sort tud-cé e vehé capabl d'hobér eant sacriléj eid ou dout argand ! Er govézion enta e zeli bout sincér.

3° Anfin er govézion e zeli bout antiér, de larèt-é, de guetan, é teli un dén d'er bihannan hum accusein ag en ol péhedeu marbuel a béré en hum gav cablus goudé en dout hum examinet mad; il vihannoh ean e hrehé ur govézion sacriléj. Èl-cé ne vern péh quer bras-é er péhèd, ne vern péh quer méhus-é tiscoa bout, red-é feahein er méh-cé, pé merhuel ér stad a béhèd marhuel ha monnèt d'en ihuern. Penaus é hellamb-ni hur bout méh é covessat ur péhèd n'hun nès chet méh é commettein dirac Doué ha dirac en Ælèd ? Laret t'ein, de guetan, de betra é chervijon d'ob derhel guet-n-oh er péhèd-cé ? Hui e grèd penaus Doué n'en hanan quet ? Mar cuhet er péhèd-cé d'hou covézour, Doué un dé en discoei d'er bed antiér : hag èl-cé ur méh ag ur momand hou pehé bet doh en avouéein d'un

dén é hunan, en hum chanjon aveid oh én ur méh éternel dirac er bed antiér : « Hui e hoès commettet hou péhèd é cuh, e laré Doué d'ur péhour; mæs mé m'en discoei dirac Israël abéh hag ér splandér ag en hiaul. » II Reg. xii, 12.

D'en eil, ne huélet quet é ma en diaul-é e ven parat doh-oh ag er hovessat? En diaul, aveit hul laquat de gommettein er péhèd en discoa d'omb èl un drá douçan hag agréaplan, mæs quentéh èl m'é ma bet commettet, ean en discoa d'omb èl un drá ehhus ha blaouahus de barat doh-omb ag en avouéein hag a receu er pardun a nehou : eit ma hellou can-memb hun accusein un dé dirac tribunâl en Eutru Doué ha gobér hun hondannein de virhuiquin. « Hama, emé sant Augustin, pihuebenac en hum accuson bermen e lamon guet en diaul er bouvoér d'en accusein é dé er jujemant. »

D'en drivéd, perac é toujet-hui covessat er péhèd-cé d'un dén péhour èl-oh, emé sant Augustin, ha marcé brassoh péhour eid oh? « *Quid erubescis, o homo, confiteri? Peccator ego sum sicut et tu.* » Péhour, ne zonjet quet enta covessat hou péhèd d'ur péhour : ne houyet quet penaus er péh e lareèh dehou e vou dalhet én ur segrèd éternel, èl pe n'en dehé quet jamæs en hanânét? « *Id quod per confessionem scio, minùs scio quàm id quod nescio.* »

D'er buarvèd, hui e grèd é tisqueèh un dra benac nehué d'hou covézour? « N'en dès chet nitra nehué idan en hiaul, e lar d'omb er Scritur. — *Nihil sub sole novum.* » Er péhèd-cé e hoès méh é covessat e zou bet commettet dré billeih a dud aral, ha memb dré hilleih a sænt péré e zou laquet hiniboé ar en autérieu, rac ind ou dès bet er houraj Eccle. i, 10

d'er hovesset ha de houlen pardon a nehou. Hama, mar dé guir penaus, a halamort d'ur govézion groeit mad, er péhedeu brassan e hra gloér er sant ér baraouis, a gaus d'er bénijen ou dès groeit a nehai, péh ræson e hoès-hui de zerhel hou céré guet-n-oh, p'en dé sur penaus, nag hou péhé commettet er péhedeu brassan ag er hed, é vein pardonnet t'oh mar ou hovesset guet ur guir gontrition a nehai?

D er puembvéd, hà hui e hoés en intantion de govessat er péhèd-cé un dé, pé d'en derhel guet-n-oh de virhuiquin? Mar e hoés en intantion d'er hovessat un dé, sel-mui é tauleèh termén, sel-mui a boén hou pou doh en discléríein a halamort d'er sacrilèjeu e gomettet, sacrilèjen péró e zou péhedeu brassoh eid en hani e guhet. Mar e hoès en intantion d'en derhel guet-n-oh de virhuiquin, péh ur souffranç, péh ur gloès e andureèh-hui a halamort d'er spernen-cé péhani e drézou perpet hon calon? Hui e vihuon maleurus épad hou puhé, hag ér momand ag hou marhue hui e vou maleurussoh hoah, rac hui e gollou er baraouis, ha hui e véritou en ihuern; ha perac? rac n'hou pou quet vennet reboursein en ampouison péhani hou lah. Ah! pe vehé én ou misq unan-benac ér stad miscrabl-cé, m'er hongurehé de zigueor é zeulegad d'er hurioné, ha de guemér er résolution de govessat aben-caër er péhèd-cé, ha d'hum zissamein ag ur béus quer ponnér. Él-cé ni e zeli covessat ol er péhedeu marhuel a béré en hum gavamb cables, goudé bur bout hum examinet mad.

Open, ni e zeli, gùellan ma hellehemb, larèt en nombr ag hun péhedeu. Él-cé mar hun nès comettet déc gùéh, tregond gùéh er memb péhèd, ni e zeli

hum accusein ag bur bout er homettet dèc guéh, pé tregond guéh. Mar ne houyamb quet just en nombr, ni e zeli larèt ardro dèc guéh, ardro tregond guéh, pé ahoel larèt pet guéh én ur sun, pet guéh ér mis, pet guéh ér blai.

Ni e zeli larèt en natur a nehai. A vihannoh er hovézour n'banhuehé quet er pébéd, nag er vrastéd a nehou, ha ne hellebé quet rein er reméden jaujabl : « Mar ne ziscoa quet en bani clan é houll d'er médecinnur, emé er Honcil a Drant, er médecinour ne hel quet guellat dehou. » Hag én efféd, en ivragnereah n'en dé quet er memb péhéd guet el laironçi, er multr, er baillardigueah, er blasfêm, pé er goal-gonzereah. N'en dé qnet enta erhoalh larèt : Me mès péhet marhnélemant, red-é larèt péb sort péhèd e boès groeit.

Red-é covessat ehué er circonstanceu péré e chanj en espéç a nehai. Dré exampl, ne vehé quet erhoalh larèt : Me mès lairet, mar e boès lairet un dra consacret de Zoné ; rac er circonstanç ag en dra consacret de Zoné e hra ur valiç open d'el laironci péhani e za de vout ehué nezé ur sacrilèj. Ne vebé quet erboalh larèt : « Me mès pébet énep d'er burtéd, mar e hoès péhet guet unan car d'ob pé guet unan diméet ; rac nezé er circonstanceu ag en næstæt pé ag er briédereah e hra ur valiç open d'er baillardigueah, hag e hra ur pébéd ag un espéç aral.

Mad e vebé memb hum accusein ag er circonstanceu péré e gresqua er valiç ag er péhéd : èl-cé cablussob e vér é lairein ur som vras eid é lairein ur som vihan ; cablussob e vér é lairein un dén peur, rac m'en dès muyob d'andur ag el laironcicé ; cablussoh e vér é labourat dibne pé tair ær d'er sul, eid é labourat ur hard ær ; èl-cé hoah

cablussoh e vêr é labourat dirac en ol, pé é labourat durant en officen. Hama, ol er circonstanceu-cé e gresqua er valiç ag er péhéd, ha mad-é en disclérein é covézion, eit ma hanàvon guel er hovézour er stad a gousciànç peb-unan.

Él-cé enta red-é, eit ma vou antiér er govézion, covessat ol er péhedeu marhuel a héré hum nés chonj, en nombr hag en natur a nehai, hag er circonstanceu péré e chanj en espèç a nehai. Chetu perac er boneil santel a Drant e zisclérı : « Pibuenac e larou penaus aveit hur bout er remussion ag hur péhedeu ér sacremant a Bénijen, n'en dé quet necessær d'omb, dré lézen Doué, covessat en ol ha peb-unan ag er péhedeu marhuel a héré hur bé chonj goudé hur bout hum examinet erhat, memb er péhedeu cuhet hag er ré e zou contrel de zihue bourhemén dehuéhan en Eutru Doué, hag ehué er circonstanceu péré e chanj en espèç ag er péhéd..., revou miliguet. »

III. — Petra e zeli gobér en hani en dès bet er malenr d'hobér ur govézion sacrilèj ? Ean e zeli hi hommanç él aben, hag ol er hovézioneu aral en dès groeit goudé, rac ol er hovézionen-cé e zou bet sacrilèj.

Ur péhour bras e yas un dé de govessal é béhedeu d'en dén santel Pièr a Gorbeil, arhescob a Sens, bout e zou paar hand vlai-zou. Ean e avouéas guet sincérité ol en torfæteu en doé commettet, hag ean on avouéas én ur scùillein paudmad a zareu, hag én ur boulen guet humilité mar vehé bet pardonnet guet Doué. « Ne veèh quet én arvar a guement-cé, me mah, e laras é govézour dehon, adal m'hou pou er volanté ferm d'hobér ur gùir bénijen ag hou péhedeu. » — Petra, emé er péhour glaharet-cé, Doué

hum gontantehé ag er bénijen-cé, arlerh eu offanceu enhus e mès groeit tehou ? Ah ! ordrénet t'ein pénéol er péh e gareèh, me zou prest d'aboeissein. Mar hag ean e vou possibl d'oh rein d'em ur bénijen hir erhoalh, rust erhoalh eid ingalein er vrastéd a me zorfaeteu ? Er hovézour, é huélèt disposition quer caër, e laras dehon : — Hou pénijen e badou meit seih vlai. — Me zad, omé er péhour, petra-é seih vlai a hénijen eit péheden quer bras ? Er vuhé hirrau ne vehé quet treu erhoalh eid acquittein er boén e zou deliet tehai ! — Hi e vou béroh hoah, e laras er hovézour péhani e gnemeré muyoh-mui truhé doh-t-hon, hui e yunou tri dé hemb quin diar vara ha deur. — Ah ! me zad, e laras dehou er péhour-cé én ur scoein ar poul é galon guet rustoni, mé hou suppli, n'em hollet quet ; me zou doh hou treid ha me houlen ur visêricord ne hellem quet jammes prenein rai guir. Ingalet, quement èl m'é ma possibl, me fénijen d'er vrastéd a me féheden ; ne sellet quet doh men goannedigueah : me ven gobér tout, memb er péh e zou diessan, eid em bout ur pardon a béhani n'en d'on quet dign. » Er hovézour, inspiret guet Doué, e laras dehou nezé : « Me mab, ne zoujet quet, m'ordren d'oh hemb quin larèt ur huéh « *hun Tad péhani e zou én nean* » eit hou pénijen. » Pe glenas er honzeu-cé, er péhour, péhani e sautas é galon draillet dré er glabar, e lausquas ur hri péhani e verché ar un dro é souéh hag é hrad-vad é quevér en Doué a visêricord, hag ean e gouébas hemb buhé doh treid é govézour : ean e oé markue guet er glabar d'en dout offancet Doué, hag ean e oé marcó oueit aben caër d'er baraouis hemb tremeinein dré er Purgatoér. Hennéh-é ur scùr caër

ag ur govézion sincér hag humbl, hag ag ur gontrition parfæt.

Covessamb ehné hun péheden guet humilité, guet sincérité, èl m'hun nès-ind groeit, hag hun hovézion e vou antiér, agréabl de Zoné péhani e dalou ar é vugalé cablus, mæs glaharet, ur sèl a druhé hag a vadeleah. — *Amen.*

---

## QUENTEL XXV.

### PUEMBVÈD DEVÉR ER PÉNITANT : ER SATISFACTION.

Luc. III, 8. *Facite fructus dignos pœnitentiæ.*
Groeit ur gùir bénijen ag hou péheden.

Hilleih a béherion e zou douguet de héhein dré er chonj é veint quit ag ou féheden é qnevér en Entru Doué, p'ou dou recenet er pardon a nehai dré en assolven. Mæs ind en hum dromp a vras. Er honcil santel a Drant e ziscléri d'omb : « Pihuebenac e larou penaus Doué e ra perpet er remission ag ol er boén dehet d'er péhèd ar en dro guet er remission ag er péhèd..., revou miliguet. » Pihuebenac enta e offanç en Eutru Doué e zou oblijet, memb goudé m'en dès bet er pardon ag é béheden, d'hobér satisfaction de Zoué én ur hobér ur gùir bénijen a nehai pé ér vuhé-men, pé ér vuhé eral, én tan eahus ag er purgatoér.

I. — Er satisfaction e zou er reparation ag en offanç groeit de Zoué ha d'en nessan. Hama, er reparation-cé e zou agrén necessær d'omb. Dré er

péhèd marhuel ni e gol græç Doué ha ni e vérit en ihuern, en eahnssan hag en horiplan castimant e hellehé bout chanjet. En assolven, mar hi receuamb guet en dispositionen necessær, e ra d'omb er remission ag er boén éternel ag en ihuern; mæs d'en ordinær er boén éternel-cé e zou chanjet én ur boén tamporel, de larét-é en assolven e receuamb e lausq guet-n-omb en obligation d'hobér ur bénijen tamporel eid er pébedeu pardonnet t'omb, ha ni e zeli gohér er bénijeu-cé pé ér vuhé-men, pé ér vubé aral. Chetu perac er hovézour, quênt rein d'omb en assolven, e ra d'omb ur bénijen. Ni e zou oblijet d'hi gohér, ha ni e béh mar manquamb dré hun faut a hum aquittein a nehi, mæs ebué mar hi groamh erhat, er bénijen-cé e zou déja ur hommancemant a satisfaction de justiç en Eutrn Doné.

Doué e zou hun mæstr souveræn, p'en offançamb ne lamamb quet guet-hou er bouvoér souveræn en dès ar-n-omb. Ean en dès droèd enta de houlen guet-n-omb ur satisfaction pe vennamb bout pardonnet guet-hou. Er satisfaction-cé e zou ur vanjanç e hra er péhour ar nehou é hunan aveit reparein en offanç en dès groeit de Zoué. Er roué David en doé commettet deu béhèd bras; ean e houlennas pardon ag é bébedeu guet paudmad a zareu, bag er profæt Nathan e laras dehou a berh II Reg. XII,
Doué é oé pardonnet é behedeu dehou : « Mæs 13.
neoah, emé er profæt, rac ma hoès, dré hou péhedeu, groeit blasfémein hanhue en Entrn Doué, hon mab e von scoeit dré er marhue. — *Verumtamen quia blasphemare fecisti inimicos Domini, filius qui natus est tibi morte morietur.* » Open quement-cé, Doué er hastias hoah dré revolt ha dré

varhue Absalon, unan ag é vugalé aral, ha dré hilleih a valeurieu péré e gouéhas ar nehou. Hama, chetu azé er scùr ag er poénieu tamporel e zou deliet d'er péhèd, goudé m'é ma het pardonnet Er roué David e gomprené reih mad é oé obliget d'hobér satisfaction de Zoué; chetu perac, goudé é
Ps. L, 3-4 bardon, ne cessé qnet a larèt de Zoué : « Men
Doué, golhet-mé muyoh-mui a me fallanté, rac me hanàu me féhèd, hag er péhèd-cé e zou perpet dirac meh deulegad. — *Amplius lava me ab iniquitate meâ, et à peccato meo munda me,... quoniam iniquitatem meam ego cognosco, et peccatum meum cantra me est semper.* » Hur Salvér Jésus-Chrouist e zisq d'omb ehué en obligation ag er satisfaction-
Luc. III, 8. cé, pe lar : « Groeit ur gùir hénijen ag hou péheden. » Hag én ul léh aral : « Mar ne hret qnet pé-
Luc. XV, 5. nijen, hui hum gollou ol ar un dro. » Ha sant
Cyprian e lar ehué : « Doué e zeli bont pedèt, Doué e zeli bout distannet dré er satisfaction. — *Dominus orandus est, Dominus satisfactione placandus.* » — « Doué e houlen guet-n-omb satisfaction, emé sant Augustin, rac pe achihuehé er boén ar en dro guet er péhèd, ni e sellehé er péhèd èl nitra. — *Ne parva putaretur culpa, si cum illâ finiretur et pœna.* » Ni e zou enta agrén obliget d'hobér satisfaction de Zoué pé ér vuhé-men pé ér vuhé aral.

II. — Mæs penans é hellamb-ni gohér satisfaction de Zoué ér vuhé-men ?

De guetan, doh hum aquìttein erhat ag er bénijen en dès reit t'omb hur hovézour : er hénijen-cé e zou ur bénijen distér mar hi homparajamb doh er vrastèd estranj ag hun péheden, ha doh er boén éternel ag en ihnern e oé deliet tehai. Chetu perac mar hun nès ur gùir desir d'hobér satisfac-

tuon de Zoué, n'hum gontantehemh qnet ag er bénijen-cé, mæs ni e hret a hendaral hag a han-omb hun hunan œvreu a satisfaction péré e zou er beden, er yun hag en alæzon.

*III.* — Penaus é ma er beden, er yun hag en alæzon œvreu a satisfaction ?

P'hun nès offancet Doué dré er péhêd marhuel, ne heltamb gohér satisfaction dehou meit doh hum forhein én é inour ag un dra benac ag hun madeu. Hama, n'hun nès ér hed-men meit tri sort madeu, madeu en inean, madeu er horv, hag hun danné péré e zou er madeu a zianvæz. Ni hum forh ag hun danné dré en alæzon; ni hum forh a vadeu er horv dré er yun; aveid er madeu péré e sel en inean, ėl n'en dé quet permettet t'omb hum forhein a nehai, nag ou hihannat én-omb, p'en dé gûr é ma ind-é hur rant agréabl de Zoué, mar vennamb ma veint œvr a satisfaction eid omb, ni e zelt hanauein é omb deherion a nehai ol de Zoué, ha ni er groa dré er beden.

Open, er satisfaction e gonsist ehué é lemel er péh e zou bet caus d'hun péhedeu tremeinet. Hama, er péh e zou caus de ol hun péhedeu e zou, révé sant Yehan, « er goal inclination ag er hicg, er goal inclination ag en deulegad, hag en orgueil ag er vuhé, *concupiscentia carnis, concupiscentia oculorum, et superbia vitæ.* » Er beden, er yun hag en alæzon e gombat en tair mamen-cé ag hun péhedeu : er yun e gombat er goal inclination ag er hicg, en alæzon e gombat er goal inclination ag en deulegad, hag er beden e gombat en orgueil ag er vuhé. I Joan. II, 16.

Anfin, er satisfaction e gonsist é chairein en nor doh en occasioneu péré e hellehé hoah hul laquat

de gommettein er pêhed a nehué. Hama, er pêheden e vé commettet pé énep de Zoué, hag er beden e zoug remèd d'er pêheden-cé; pé énep d'en nessan, hag en alæzon e zoug remèd dehai; pé énep d'omb ni-memb, hag er yun é zoug remèd dehai. Él-cé enta er beden, er yun hag en alæzon e zon œvreu a satisfaction: chetu perac er Scritur e lar: « Er beden e zou mad guet er yun ha guet en alæzon, — *bona est oratio cum jejunio et eleemosyna.* » Tob. XII, 8.

IV. — Ni hun nès hoah ur moyand excellant d'hobér satisfaction de Zoué, er vuhé-men, hag er moyand-cé e gonsist é recevein guet aboeissanç, guet patiantéd hag a galon vad er poénieu, er misérieu, er maleurieu e arribne guet-n-omb a berh Doné. P'en dé gùr ne hellamb quet parat doh-t-hai, receuamb-ind a galon vad, ha groamb a necessité vertu. Hag aveit quement-cé, condition er ré peur e zou paudmad guel eit hani er ré pinhuiq; rac buhé er ré peur e zou ur bénijen continuel péhani e hel ou mirein doh hilleih a béhedeu, hag e ra dehai ur moyand d'hobér satisfaction eid on féhedeu tremeinet. Ne laran quet, comprenet mad, penaus er ré peur e hra satisfaction, rac m'é mant peur, rac dré valeur, hilleih a nehai e vourbout énep de Zoué, e vi bohder trompus er ré pinhuiq, hag él-cé ind e chanj é ampoinson er péh e hellehé bout ur remèd aveit-hai. Sant Gregoér e lar d'omb: « Él ma laqua en tan en aur de leuchein, hag er plous de voguédein, él-cé ehué en trebilleu ag er bed-men e burifi er ré vad, er ré ou recèu guet patiantéd, hag e rant er ré fal falloh hoah eit ma oent, dré en dibatiantéd de béré en ou douguant. — *Sub eodem igne aurum rutilat, et palea fumat.* » Mæs me lar penaus Doné en dès la-

queit étré deourn er ré peur ur moyand nerbus d'hobér satisfaction eid ou fébeden, mar carant andur a volanté vad ha guet patiantéd er poénieu, en dæzemanten, hag er visér ou dès én ou stad hag én ou hondition.

Er ré pinhuiq, é contrel, e bra hessan fal implé ag ou madeu, en hum stâg doh-t-hai, e gav mui a occasioneu d'offancein Doué, én offanç, én efféd hessoh, ha neoah ne chonjant quet gobér pénijen, hag ind e chom èl-cé deliterou de justiç en Eutru Doué ag nu anfin a satisfactioneu. Mar ou dès er bonheur de verhuel ér stad a hræc Doué, ind ou don ehue ur bénijen cahus d'hoúei ér vuhé aral, ér purgatoér, é péhani é ma red paiein de justiç en Eutru Doué hetag en dehuéhau dinér. « *Non exies indè, donec reddas novissimum quadrantem.* » Nag eurusset-é enta pihue-benac e hra é bénijen ér bed-men! Matth. v, 26.

V. — Mæs a behan é ten hun satisfactioneu ou nerh hag ou vertu?

A véritet hemb som hag hemb fin hur Salvér Jésus-Chrouist. Eu ur verhuel ar er groéz, hur Salvér Jésus-Chrouist en dès groeit satisfaction an-tiér de justiç en Eutru Doué aveit hun péhedeu, mæs n'en d'omb quet aveit quement-cé dispanset a hobér satisfaction ni-memb, rac n'en d'omb lodéc é méritou hur Salvér Jésus-Chrouist, meit revé er hoén e laquamb d'hobér satisfaction aveit hun péhedeu. « N'en d'omb hériterou hur Salvér, emé sant Paul, meit revé ma anduramb guet-hon. — *Si tamen compatimur.* — Mar marhuamb guet-hou, ni e vihuou chué guet-hou; mar anduramb guet-hou, ni e joéissou ebué guet-hou. — *Si commortui sumus, et convivemus, si sustinebimus, et conregna-* Rom. VIII, 17. II Tim. II, 11.

*bimus.* » Mæs petra-é andur én uniou guet hur Salvér ? Andur én union guet hur Salvér e zon bihuein é græç ha caranté Doué, hag offrein dehou hun poénien pamdiéc, hag ou joéntein doh er poénieu en dès andnret hur Salvér aveid omb. Pihuebenac e zou ér stad a hræç Doué, hag en dès sourci d'offrein é hoénieu, é labourieu, e ziæzemanteu de Zoué, e hra ur gùir satisfaction aveid é béhe-
Matth. x, 42 deu. En distérau tra, memb ur huirennat deur reit d'ur peur é hanhue Jésus-Chrouist, e za de vout un œvr surnaturel pébani e zou agréabl de Zoué hag e vérit ur recompanç éternel « *Non perdet mercedem suam.* » Me lar pihue-benac e zou ér stad a hræç Doué, rac n'en dès meit er ré e zou ér stad a hræç Doué hemb quin hag e hel gobér satisfaction aveid ou féhedeu. Er ré e zou ér stad a hébèd marhuel ne hellaut gohér nitra hag e vérit bout
1 Cor. xiii, 3. recompancet, nag é andurehent épad ou huhé er poénieu er ré vrassan, nag ou dehé pedet, yuuet, groeit en alæzon, ha memb anduret er marhue, ol en dra-zé e bellehé obtenein dehai er hræç de sorti ag er stad a béhèd, mæs ne vou quet jamæs contet eid ou recompanç éternel; rac ind e zou marhue dré er pébéd, ou œvreu e zou marhue él-d'hai. Ha n'en dès meit er ré e vihue ér stad a hræç Doué hag e vihue, hag e andur én union guet hur Salvér Jésus-Chrouist. Pibue-benac enta e veu gobér satisfaction de Zoué ha méritein er bouheur éternel e zeli bihuein ér stad a hræç Doué.

VI. — Mæs er satisfaction e zou ehué er reparation ag en offanç groeit d'en nessan.

Er réparation deliet d'en nessan e gonsist é rantein dehou er madeu pé eu inour e zou het lamet guet-hou, é tistrujein eu effèd ag er scaudal e zou bet groeit tehou.

Pihue-benac en dès groeit domaj d'en nessan én é zanné, e zeli reparein en dommaj-cé, reparation pé dannation, en domaj e vé reparet é rein dehou er péh e tal en domaj. Pihue-benac en dès groeit domaj d'en nessan én é vrud-mad, én ur fal gonz a nehou, e zeli bum zislarèt, mar dès goal-gonzet é gueu; pé mar dé guir er péh en dès larèt, ean e zeli gohér é hossibl eit conz mad ag en hani a béhani en dès goal-gonzet; reparation pé dannation. Pihue-benac en dès groeit domaj d'é nessan én é inour, e zeli reparein guellan ma hel en domaj-cé; gûir-é en inour collet ne hel quet bout jamæs rantet; mæs ean e zeli bout reparet guellan ma hellér; reparation pé dannation.

Pihue-benac en dès groeit domaj d'en nessan én é mean, doh er scandalisein, e zeli gohér é hossibl eit distrujein ol en droug en dès groeit dré é hoal scûirieu, rein scûir vad dehou én amzér de zonnèt én ur gondnyein ur vuhé santel, ha pedein Doué aveit-hou; reparation pé dannation.

Er ré ne hellant quet aben-caër reparein en domaj ou dès groeit d'en nessan, e zeli é cousciang gohér er péh e hellant aben-caër, hag ou dout er gûir volanté d'hobér dehou satisfaction antiér, quentéh èl m'ou don er moyand d'er gohér, ha mar n'ou dès chet er gûir volanté-cé, ne hellant quet bout pardonnet guet en Eutru Doué.

Ni e gav én Aviél ur scûir caër a satisfaction groeit de Zoué ha d'en nessan.

Hur Salvér Jésus-Chrouist e zé a antréein ér guér a Jéricho, hag ol en dud e zas én arben dehou. Un dén pinhuiq bras ag er guér-cé, hanhuet Zachè, en doé un desir bras de huélèt hur Salvér, mæs, rac ma oé bihan ne hellé quet er guélèt a gaus d'en

nombr bras a dud e oé inon. Ean e grapas enta én
ur huéen e oé ar vord en hènt. Pe dremeinas inou.
hur Salvér Jésus e sàuas é zenlegad, e hnélas Zaché
hag e laras dehou : « Zaché, deit bean d'en gueas,
rac me mès en intantion de zischen én hou ty. »
Zaché e zischennas quentéh, hag e receuas hur
Salvér guet er brassan joé Er bobl, perpet dijust,
e vourbonté hag e laré : Chetu-ean dischennet é ty
ur péhour! Neoah Zaché, goudé en dout digue-
méret mad hur Salvér, e sàuas hag e laras dehou
Luc. xix, 8. guet ur gùr gontrition ag é héhedeu : « Salvér, é
[illegible] de rein aben-caër en hantér a me maden d'er
ré peur; ha d'er ré de béré é mès groeit domaj,
e man de rantein pedair güéh open er péh e se-
lian. » Hur Salvér Jésus-Chrouist, touchet é hulèt
en dispositioneu santel-cé, e laras d'er gompagn-
Luc xix, 9-10. neah : « Hinihue é ma antréet er salvediguéah én
ty-men; rac hennen e zon ehué mab d'Abraham.
Mab Doué e zou deit de glasq ha de salvein er péh
e oé collet »

## QUENTEL XXVI.

### EIL MOYAND D'HOBÉR SATISFACTION DE ZOUÉ : EN INDULJANCEU.

*Quæcumque solveritis super terram erunt soluta et in cœlo.* Matth. XVIII, 18.

Ol er péh e zistágueéh ar en doar, e vou distáguet ehue én nean.

I. — Ni bun nès hoah ur moyand aral d'hobér satisfaction de Zoué ér vuhé-men, bag er moyand-cé e gonsist é houm en induljanceu. En induljanç e zou er remission e ra en Ilis ag er poénieu tamporel a béré er péhour en hum gav d'en ordinær deléour de justiç en Eutru Doué, goudé en dout recenet er pardon ag é béheden ér sacremant a Bénijen.

El-cé en induljanç ne ra quet d'omb er pardon ag hun péhedeu, nag ehné ag er boén éternel e zou deliet tebai. En assolven-é e ra d'omb er pardon-cé; mæs ean e ra d'omb er remission ag er poénieu tamporel, ag er satisfactioneu e zeliamb de Zoué, goudé m'é ma bet pardonnet t'omb hun péhedeu dré en assolven.

II. — Gûéharal en Ilis e ré, aveit certæn péheden, pénijenneu publiq péré e bâdé pél-amzér : red e oé pedein, yunein épad hilleih a vlaïen. Ne vé quet mui reit er pénijenneu-cé bermen; mæs justiç en Eutru Doué e zou perpet er memb; er

péhedeu ne vêritant quet ehué bihannoh a boénieu bermen eid ér hommancemant ag en Ilis Ha neoah péh sort pénjenneu e hramb-ni ?

En Ilis, perpet conduyet dré er Sperêd-Santel, eit hun secour d'hobér pénjeu ha d'hobér satisfaction de Zoué, e ra d'omb induljanceu de bounit, de larét-é, hi e ra d'hé bugalé er remission ag er poénieu tamporel péré e vehé delet dehai revé en ordrénanç e héhé en Ilis guéharal. Dré exampl, en Ilis e ré guéharal aveit pénjen d'er vugalé péré ou doé reit on malloh d'on zud, ur yun a zeu-uguénd dé duar bara ha deur Hama, un induljanç a zeu-uguénd dé e rescond d'er bénjen-cé, hag e ra en aqùit a nehi. D'er ré e yé de gonsultein er sorcérion, en Ilis e ré ur bénjen a buemp plai. Hama, un induljanç a buemp plai e rescond d'er bénjen-cé hag e rehé en aqùit a nehi. D'er ré e gommetté ur multr, en Ilis e ré ur bénjen péhani e zehé pâdein durant er vuhé ; hama, un induljanç plénièr e rescond d'er bénjen-cé, hag e chervijehé eid en aqùit a nehi.

III. — Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès reit d'é Ilis er bouvoér de rein induljanceu p'en dès laret
Math XVIII, 18 d'é Apostolèd : Ol er péh e zistaguehi ar en doar e vou distaguet én nean. » Hag ehné p'en dès laret
Math XVI, 19 de sant Pièr : Me rei d'oh en alhuéieu a ranteleah en nean. » Dré er honzeu-cé hur Salvér en dès reit d'é Ilis er bouvoér de dorrein quement liam e zou hag e helléhé parat doh hun bonheur, hag ehué er bouvoér de zigneorein d'omb en nor ag er baraouis. Hama, er péh e chair doh-omb en nor ag er baraouis, gondé memb ma vé bet pardonnet d'omb er péhéd, e zou er boén tamporel delet dehon, p'en dé gùr penaus, mar marhuamb hemb

hur bont groeit satisfaction aveit-hon, é ma red d'omb paiein en delé-cé er purgatoér, quént antréein én nean. En Ilis enta péhani en dès en alhuéteu ag en nean e hel rein er remission ag er poénieu tamporel dehet d'er péhêd, de larèt-é, hi en dès er bouvoér de rein induljanceu, p'en dé pourfitabl de hioér en Eutru Doué ha de salvediguéah hun inean. Ag er bommancemant, en Ilis en dès hum chervijet ag er bouvoér-cé. Sant Paul en doé dispartiet a zoh er fidélèd a Gorinth ur péhour bras, ha reit d'en dianl é vampren de vout castiet, acelîn ma vehé bet salvet é inean é dé er jujemant; é huélèt er hénijen sincér e bré er péhour-cé, en apostol e ras debou, er hlan arlerh, er remission ag en achimant ag é hénijen é banhue hur Salvér Jésus-Chrouist. I Cor. v, 5. II Cor. II, 10.

IV. — Hur Salvér Jésus-Chrouist, dré é bassion hag é varhue, en dès dastumet un trezol hemb som a vériteu. Er Huérhiès Vari hag er Sent en dès dastumet ehué paud a vériteu dré er satisfactioneu ou dès groeit. Hama, en trezol-cé e zou étré deourn en Ilis, hag a nehou é ten aveid aquitein bé bugalé ag er péh e zeliant de Zoué. Azé é ma er vamen é péhani é quemér en induljanceu. D'en Tad santel er Pab é ma reit er garg de zigueorein d'omb en trezol-cé revé er mesul e gav jaujabl ha mad én é avistéd. Mar-a-huéh ean e ra induljancen a zenniguénd dé, a buemp plai, a zéc vlai; mar-a-huéh aral ean e ra induljancen plénièr, de larèt-é, induljanceu péré e ra er remission ag ol er pénijenneu ha satisfactioneu en dès hoah er péhour d'hobér eit ma vou antiér é satisfaction de justiç en Eutru Doué.

V. — Intantion en Ilis, pe guenig d'omb en in-

duljanceu, n'en dé quet d'hun dispancein a hobér pénijen, mæs d'hun secour d'hi gobér, rac en Ilis ne ra induljanceu meit d'er béberion péré e hra er péh e hellant eit coutantein justiç en Eutru Doué, hi ou secour hag e hra aveit-hai er péh e vanq debai. Quement-cé e zou just ha fur, rac en œvreu a satisfaction ne chervijant quet d'omb hemb quin eit hum aquittein ag er boén dehet d'er péhedeu tremeinet, mæs e zou hoah necessær d'omb eit hum virein doh er péhèd én amzér de zonnèt, eit feahein hur goal inclinationeu. Chetu perac en Ilis ne ven quet hun dispancein a hobér pénijen. Èl-cé enta ni e zeli perpet hur bout er volanté d'hobér el er péh e hellamb eit gobér satisfaction de Zoué. En Ilis e lar de bep-unan a han-omb : Hui e zeli quement-men ha quement a satisfactioneu de justiç en Eutru Doué; ne hoès chet casimant nitra aveid ou faiein; hama, groeit er péh e ordrénan d'oh, ha hui e vou diboéniet hag aquittet.

VI — Petra e zou necessær gobér eit gounit en induljancen? Red-é hum aquittein perbuéh mad ag er péh e ordren en Ilis, de larèt-é, gobér er péh e ordren en hani e ra en induljanç, én amzér hag ér fæçon m'é ma bet ordrénet, er gobér én antiér, ha guet intantion de gounit en induljanç. Erhoalh-é larèt de vitin : Me mès en intantion de gounit in-nahue ol en induljanceu e zou stàguet doh er pedennen ha doh en œvreu mad e hrein durant en dé. En intantion-cé e zou treu erhoalh aveit gounit en induljanceu-cé épad en dé.

Mæs n'en dé quet erhoalh gobér perhuéh mad en œvreu ordrénet guet en intantion de gounit en induljancen, red-é bout ér stad a hræç Doué, aveid pe hrér en dehuéhan œvr ordrénet; rac er poénieu

tamporel deliet d'er péhèd ne hellant quet bout pardonnet quênt ma vé pardonnet er péhèd eanmemb.

VII. — En œvreu ordrénet dré en Ilis e zou liesaan er govézion, er gommunion, ur visit én un ilis benac, ha certen pedenneu de larèt.

Aveid er péh e sel govézion, ol er fidèlèd péré ou dès en accustumanç mad de govessat sel puemhzèc dé, e hel gounit ol en induljanceu en hum gav durant er buemhzèc dé-cé, adal ma veint ér stad a hræç Doué. Mæs p'en dé ordrénet er govézion él unan ag en œvreu e zou d'hobér aveid un induljanç é particuliér, red-é nezé covessat.

Aveid er gommunion, p'en dé ordrénet aveit gounit un indulјanç plénièr, é particuliér, hellem e hrér hi gobér en dé quênt er goul é péhani en hum gav en indulјanç de hounit.

Aveid er pedenneu e zou de larèt, mar n'en dé quet merchet péh sort pedenneu larèt, puemb *Pater* ha puemb *Ave* e zou erhoalh; hag hellem e hrér ou larèt é particuliér pé ar un dro guet er réral.

VIII. — Ne gonzein quet d'oh ag ol en indulјanceu e zou stâguet doh er bredlaheu, doh certen pedenneu particuliér, rac n'achibuehen quet jamæs; me ya de gonz hemb quin ag en indulјanceu e hellet gounit dré er pedenneu e larèt bamdé.

1° Bout e zou un indulјanç a dri hand dé, sel guéh, eit pihue-benac e larou guet dévotion litanieu er Huérhiés; hag un indulјanç plénièr, eid er ré en dou larèt el litanieu-cé bamdé, de houil Conception glan er Huérhiés, d'en dé ag hé gannedigueah, ag hé Annonciation, ag hé Furification, ag hé Assomption, adal ma covessent ha ma communieint én ur bedein é intantion en Tad santel er Pab.

2° Bont e zou un induljanç a gand dé, sel guéh ma vé laret ar eu deuhlin en *Angelus*, pe sôn er hloh, pé de vitin, pé de greisté, pé de noz, hag un induljanç plénièr peh mis aveid er ré el lar bamdé ér feçon-cé, mar tostant d'er sacramanteu.

3° Un induljanç a gand dé bamdé eid er ré e lar en *De profundis* aveid er ré tremenet, hag un induljanç plénièr ur huéh ér blai aveid er ré en douean laret bamdé.

4° Un induljanç a gand dé ur huéh én dé aveit pihue-benac e lar guet devotion ha guet contrition ag é féhedeu, er *Pater Noster* hag en *Ave Maria*.

5° Un induljanç a seih vlai sel guéh ma vé laret guet devotion en acten a fé, a espéranç hag a garanté; un induljanç plénièr ur huéh ér mis aveit pihue-benac en dou ind larét lès ér mis; hag un induljanç plénièr én ær ag er marhue aveit pihue-benac en dou-ind larèt lès éu é vuhé;

6° Aveid er ré e lar guet devotion ha guet contrition ag ou féhedeu er rosær pé er chapelet induljanciet, hout'e zou cand dé a induljanç aveit peb *Pater*, peb *Ave Maria*, ha peb *Credo* e larant; hag un induljanç plénièr ur huéh ér blai aveit pihue-benac en dou larèt ur chapelet bamdé. — Open en induljanceu-cé, eu Tad santel er Pab Pie IX en dès reit un induljanç a zeu-uiguént vlai d'en hani e lar é hunan pé ar en dro guet er réral ahoel ur chapelet a buemp merchat; aveid er ré ou dès en accustumanç de larèt er chapelet é compagnoueah ahoel tair guéh ér sihun, ean en dès reit un induljanç plénièr en dehnéhan sul a bep mis, mar covessant ha mar communiant, ha mar visitant un ilis aveit pedein én é intantion.

7° Un induljanç a bnemb plai aveid er ré e gommuni aboel peb sul ha peb gouil hag e bèd en déieu-cé é intantion en Tad santel er Pab.

8° Aveid er ré ou dès en accustumanç de gommunein aboel ur huéh ér mis, é gouileu hur Salvér hag é ré er Huérhiès, é gouilien en Apostolèd, hag é gouil sant Yehan er Bådéour, un induljanç a zeu vlai sel gùéh; hag un induljanç plémér dé gouil er Patrom ag er barræs é péhani é mant, mar covessant ha communiant ha mar pedant é intantion en Ilis.

*— Induljanceu particuliér d'Arh-Bredíah ha de berhinded Santes-Anna.*

1° Aveid Arh-Bredíah Santès-Anna, bout e zou, mar bé covesseit ha communiet, un induljanç plénièr en dé ma vér recuet én arh-vredíah; én artiel ag er marhue; dé gouil sant Yvon, d'en nandécvèd dé a vis mai; dé gouil sant Lucis, roué a Franç, d'er puembvèd dé ar-n-ugent a vis æst; dé gouil relégueu sant Uissant, d'en huéhvèd dé a houil-mikèl; dé gouil sant Mikèl, d'en nàuvèd dé ar-n-uignènd a houil-mikèl; dé gouil en Nendelèc; dé gouil Conception glan er Huérhiès, dé gouil Gannedigueah er Huérhiès; dé gouil sant Joachim; hag er bnarvèd sul a bep mis.

2° Open, en Tad santel er Pab Pi IX e ra un induljanç plénièr de ol er berhinderion péré e vi-situu ilis Santès-Anna, dé er gouil bras, d'en hnéhvèd dé ar-n-uiguénd a vis gourhelin, pé unan benac aral ag en déieu ag en eihvèd e héli er gouil bras, mar ou dès covesseit ha communiet.

3° Un induljanç plénièr, hanhuet en induljanç ag er Portioncul, sel gùéh ma antréér é Ilis

Santès-Anna ha ma pedér é intantion en Tad santel er Pab, d'en eil dé a vis æst, ag er gospereu quetan en dé quênt betag cuh hiaul en eil dé. Aveit gounit en induljanç-cé é tehér ehné covessat ha communiein.

4° Un induljanç plénier en dé é péhani é ma bet courônnet santès Anna, en dé dehuéhan a houl-mikêl, de ol er berhinderion péré e visitou guet devotion Ilis Santès-Anna, en dé-cé pé unan benac ag en deien ag en eihvéd e héh en dé-cé, mar ou dès covesset ha communiet.

5° Anfin, en Tad santel er Pab Pie IX e ra un induljanç plénier de ol er berhinderion péré e visitou Ilis Santès-Anna, ne vern péh dé ha de héh termén ag er blai, mar cârant covessat ha communiein.

6° Bout e zou nàu vlai a induljanç de hounit ar bep pasen ag en Derguey santel a Santès-Anna, eit pihue-benac e grapou ar é zeulin ag en gueas betag er blein, én ur hobér réflexioneu caranteus ar Passion hur Salvér Jésus-Chrouist, hag én ur larèt er *Bater Noster* pé en *Ave Maria*, adal m'en dou ahoel ur gontrition sincér ag é béheden. — Pihue-benac en dès er bonheur de hounit un induljanç plénier quênt merhuel e vou quit a dremenein dré en tan ag er Purgatoér. Chetu er péh e zeli hul laquat de boéniein ou gounit. Hag èl ma hès hilleih a nehai hag e hel bout gouniet eid en ineaneu ag er Purgatoér, ni e zeli bout forh grédus d'ou gounit aveit-hai, aveit hastein er momand ag ou délivranç.

— Doué oan-memb e zisq d'omb é cav mad en induljanceu hag en implé o hrér a nehai.

Un dé sant Françes a Assise e bedé én é gambrig

péhani e oé é harz ilis en Intron-Varia-en-Ælèd, hanhuet er Portioncul, hag ean e hanàuas dré révélation penaus ér momand-cé memb, hur Salvér Jésus-Chrouist e oé én ilis-cé guet é vam santel ha guet un nivér bras a ælèd. Sant Françæs e zischennas quentéh én ilis aveid adorein é Zoué guet er santimanten caëran a humilité. Jésus e recenas é servitour guet joé ha guet madeleah, hag e lâras dehou : « Françæs, goulen guet-n-ein er hræç e garei aveit mad en dud, ha m'hi rei d'id. » Sant Françæs, én arvar ag er hræç e zelé goulen, e sellas er Ihérhiès èl aveit goulen avis guet-hi, hag er vam mad-cé er solitas de houlen un induljanç plénièr ag en féhedeu aveid ol er ré péré, goudé en dout covessett, en dehé antréet én ilis-cé. Sant Françæs e houlennas enta er hræç-cé guet hur Salvér Jésus-Chrouist péhani hi havas mad, hag ean é ordrénas dehou hi goulen én é hanhne guet en Tad santel er Pab, é viquél ar en doar. Sant Françæs e yas en dé arlerh guet man ag é vredér de gavonèt er Pab Honorius III. Mæs de guetan pen, en Tad santel er Pab e refusas dehon er hræç e houlenné. Anfin, feahet dré ræsonien sant Françæs, ha forcet d'hanànein penans quement-cé e oé volanté Doué, er Pab e ras en induljanç-cé aveid un dé hemb quin ag er blai, en eil dé a vis æst, dé é péhani é oé bet consacret Ilis Intron-Varia-en-Ælèd, pé ag er Portioncul.

Dré en histoér-men, ni e zisq tri zra : de guetan, bout e zou induljanceu én Ilis santel catholiq ; d'en eil, hur Salvér Jésus-Chrouist e gav mad en implé e nehai ; d'en drivèd, en Tad santel er Pab en dès er bouvoér d'ou rein d'omb aveit gloér en Entru Doué ha salvedigueah en ineaneu

## QUENTEL XXVI.

### AG EN NOUÏEN DEHUÉHAN

Eccli. VII, 40. *In omnibus operibus tuis, memorare novissima tua, et in æternum non peccatis.*

Én hou ç'ol œvreu, hou pet chonj ag hou fineu dehuéhan, ha ne béhech quet mui.

En nouïeu dehuéhan e zégass chonj d'omb ag hun fineu dehuéhan. Er chonj ag er marhue hag ag er jujemant ne zehehé quet jamæs sortiein ag hun sperèd. Nitra uerhussoh eit hun donguein de gombattâl hun goal inclinatioueu ; ha nitra guel eit hun aprestein de ziguemér er marhue pe arrihuou er momand a nehou. Petra e zou caus é omb-ni quen terriet ér momand ag er marhue ? Rac n'hun nès chet jamæs chonjet a zevri en dès Doué dou-guet ul lézeu dré béhani quemeut dén e zou e var-huou hag e von jujet, « *statutum est hominibus* Hebr. IX, 27. *semel mori, post hoc autem judicium.* » Pihue-benac e chonjou liès ér marhue e vou perpet disposet de receu é visit, hag e drugaréquou Doué d'en dout vennet, arlerh m'eu dès digueoret t'omb en antré ag er gùir vuhé dré er sacremant a vadiènt, d'en dont vennet instituein hoah er sacremant a Nouïen, aceltin ma hur behé het, én ur sortiein ag er vuhémen, un hèut surroh de monnèt d'er haraouis.

I. — En Nouïen e zou hanhnet en nouïen dehuéhan, rac m'é ma en dehuéhan eu dès institnet

hur Salvér de santeficin en dud. Hanhuet-é ohné sacremant er *ré* clan, sacremant er *ré* e ya de verhuel.

En nouïen e zon enta ur sacremant en dès hur Salvér Jésus-Chrouist institnet de rein d'er ré clan én danjér a varhue; dré er vertu ag en nouïen hag Perrone. ag er beden e hra er béleg, er bræç péhani e ziverch er péhedeu hag er restajen a nehai, e gresqua nerh er ré clan eit dihuen doh pinchen en diaul hag andur ou souffranceu guet patiantéd, ha memb e rant dehai er yehaid, p'en dé mad ha pourfitabl quement-cé d'on salvedigueah. Pé én ur feçon bérop, èl ma lar er hatechim : en nouïen e zon ur sacremant instituet eit soulajemant inean ha corv en dud clan.

« Mar dès unan-benac clan én hou misq, emé en apostol sant Jacq, galhuét er vélean ag en Ilis de bedein avertt-hou ha d'en nouïein guet oleân é hanhue hur Salvér; hag er beden ag er fé e salvou en hani clan, hag hur Salvér er soulajou, ha mar en dès hoah péhedeu, ind e vou pardonnet dehou, *« infirmatur quis in vobis? inducat presbyteros ecclesiæ, et orent super eum ungentes eum oleo in nomine Domini; et oratio fidei salvabit infirmum, et alleviabit eum Dominus; et si in peccatis sit, remittentur ei »* Er honzeu-cé e zisq d'omb é ma en nouïen ur gùir sacremant, p'en dé gùir é vé pardonnet er péhedeu dré en nouïen ag en oleân e hrér é hanhue Jésus-Chrouist. En Ilis en dès perpet credet hag ansaignet en doctrin-cé. Er boncil santel a Drant e lar d'omb : « Pihue-benac e laron penaus en nouïen debuéhan n'en dé qnet én efféd hag é gùirioné ur sacremant instituet dré hur Salvér Jésus-Chrouist hag bannet dré en apostol sant Jacq,

Jacob. v, 14-15.

mæs er guis en dès lausquet guet-n-omb en Tadeu ag en Ilis pé en dès en dud invantet, revou miliguet. »

Hur Salvér Jésus-Chronist enta en dès institut er sacremant a Nouïen; en apostol sant Jacq en dès-ean hannet, ha gourheménet en implé a nehon d'er fidéléd; mæs n'en dé quet en apostol-cé en dès-ean instituet, rac Doné hemb quin e hel laquat én na dra er vertu de rein er hræç ha de bardonnein er péhedeu.

II. — En danné ag er sacremant-men e zou oleau er ré infirm, de larèt-é ivl olivèd consacret dré en escob, revé er péh e ansaign d'omb en Ilis : « Er buembvèd sacremant e zou eu nouïen dehenan péhani en dès aveit danné en ivl olivèd consacret dré en escob. » Hag én effèd, en ivl e zou mad de ziscoein d'omb en effèdeu e hra er sacremant-men : Èl ma touça en ivl de souffranceu er horv, él-cé ehué er vertu ag en nouïen ag en oleàn e hoanna tristedigueah ha glahar en inean. A hénd-aral en ivl e rant er yehaid, e ra el lehuiné, e vag er sclærdér, e renebué nerh er horv p'en dé uset dre er fatig. Hama, en effèdeu-cé e zisco d'omb er péh e hra er vertu ag er sacremant-men aveid en hani clan.

III. — Er fæçon ag er sacremant-men e gonsist ér guirieu e lar er bélèg pe hra en nouïen, revé er péh e ansaign d'omb en Ilis : « Er fæçon ag er sacremant-men, fæçon a béhani en hum chervij en Ilis catholiq romæn, e zou er beden solannel-men e lar er bélèg pe hra en nouïen :

« Dré en nouïen santel-men ha dré é visèricord infini, pardonnét t'oh Doué ol en droug e hoès groeit dré er guélèd, dré er hleuèd..... »

IV. — Deustou ma hra er béleg istroh eid un nouïen ha ma lar er guirieu hag er fæçon istroh eid ur hnéh, n'en dès meit ur sacremant, ha peb-unan ag en nonïenneu hag ag er pedenneu-cé e chervij d'é barfæstion. Ni e huél quement-cé é ol er péh e zou composet a lodenneu : nn ty e zou composet a hilieth a lodenneu disforhet en eil doh églilé, hag ol el lodenneu-cé ar un dro e hra un ty parfæt. El-cé ehué er sacremant a Nouïen e gompren istroh eid un nouïen hag istroh eid ur gonz, mæs n'en dès meit ur sacremant, rac en nonïen-nen-cé hag er pedenneu-cé e senefi un dra hemb quin, er güellaen a houlieu en inean. Mæs er güellaen a houlieu en inean ne hel bout senefiet él ma faut, meit pe vé laqueit er remèd ar peb-unan ag el léhieu é péré en hum gav er goulieu ag en inean. Hama, er sacremant ne von enta parfæt meit dré er nonïennen-cé ha dré er pedenneu disforhet-cé. Ne vé groeit neoah en nonïenneu meit ar el lodenneu ag er horv péré e chervij é spécial d'hun squêndeu : ar hun denlegad, a gaus d'er güélèd; ar eu discoharn, a gaus d'er hlenèd; ar er fri, a gaus d'er flair; ar er hêg, a gaus d'en tanhona ha d'er gonz; ar en deourn, a gaus d'en touch de béhani é chervijant drest peb tra, deustou m'é ma ol er horv lodéc én-hou. En Ilis catholiq en dès impléet er fæçon-cé de rein en nouïen, rac ma rescond d'en natur ag er sacremant-men péhani en hum ra él ur güir remèd. Hama, é cihhuéden er horv, deustou m'é ma clan er horv abéh, ne vé laqueit neoah er remèd meit ar el léh é péhani é tehou bout er vamen hag er houriaden ag en drong. El-cé ehué n'en dé quet er horv abéh e receu en nonïen sacret, mæs drès peb-tra er mamprenn a béré en hum

chervij er squêndeu; el-cé, dré exampl, ar er galon é péhani en hum gav er goal inclinationeu, hag ar en treid péré e chervij d'hun douguein ag ul léh d'ul léh aral, ha hès mad d'er péhèd.

V. — Pihue e hel receu er sacremant-men ? Oll er grechénion clan péré e zou deit d'en ouaid a ræson hag e zou én danjér a varhue. D'en ouaid a seih vlai é commancér d'en ordinær difforhein er mad a zoh en droug, hag é hellér commettein er péhèd : erhoalh-é aveit receu en nouïen; mæs red-é bout clan (hag ur gouhoni vras e hel bout sellet èl ur hlinhuèd) aveit receu er sacremant-men. Èl-cé ne vé quet reit en nouïen d'er ré e zou condannet d'er marhue dré er justiç ag er bed-men, na d'er ré e zou én danjér brassan a varhue : dré exampl, er soudardèd durant er hombat, er vartelodèd durant en tampest, rac n'en dint quet clan. N'en dé quet neoah erhoalh bout clan, red-é *bout én danjér a varhue.*

Ne vé quet reit er sacremant-men d'er ré péré n'ou dès chet bet jamæs en implé ag ou ræson. Ha refuset e vé d'er béherion publiq péré e varhue guet en ostination ér péhèd; refuset e vé ingalement d'er ré e varhue én act a héhèd, dré exampl, d'er ré e varhue guet ur horvad ivaj, d'er ré en hum zistruj.

Renehuéet e vé en nouïen d'ur memb crechén sel gùéh ma chom clan; mæs neoah ne vé renehuéet én ur memb clinhuèd, meit mar dès en hani clan commancet gohér gùel, ha mar dé couéhet a nehué ér memb danjér a varhue.

VI. — Èl m'é ma er sacremanteu necessær muyoh pé bihannoh d'er salvediguëah, revé er péh e ansaign d'omb er honcil santel a Drant : « Pihue-

benac e laron penans er sacremanten ag el lézen nehué n'en dint quet necessær d'er salvedigueah, mæs é hellér hum ziovér a nehai, ha receu guet Doué er hræç ag er guennedigueah hemb en receu pé ou desirein, deustou n'en dint quet el necessær de bep-unnan, revou milliguet. » En hani enta e laqnehé lizidantéd é houlen en noñen, a dra-sur ne hrehé quet mad; hag ean e béhehé marhnélemant doh er refusein guet disprisanç a nehou, revé er péh e ansaign d'omb er memb concil : « En disprisanç ag ur sacremant-quer bras ne hellehé quet bout hemb péhéd nag hemb un anjuli aveid er Sperèd-Santel. — *Neque vero tanti sacramenti contemptus absque ingenti scelere et ipsius Spiritus Sancti injuriâ esse possit.* »

VII. — Er ministréd ag er sacremant-men e zou en escobéd hag er vélean consacret dré en escob : « Mar dès unan-benac clan én hou misq, gonlennét er vélean ag en Ilis, » emé sant Jacq. « Er honzencé e zisq d'omb, emé er honcil a Drant, penaus er vélean ag en Ilis e zou er ministréd ag er sacremant-men; ha nonpas hemb quin en escobéd, mæs ehué er vélean de béré en dès en escobéd reit er sacremant a urh. » El-cé ne vern péh béleg, dré m'é ma béleg, e hel rein én efféd hag é güirioné er sacremant-men; mæs n'en dé permettet d'ur béleg er rein, meit mar dé bet carguet a guemencé pé dré en escob pé dré er person ag er barrœs, pé mar dès nécessité. Jacob. v. 14.

VIII. — Er sacremant a Noñen e ra d'omb tair græç principal : de guetan, ean e ra d'omb nerh ha socour éuep de dantationeu en diaul ha d'er sconteu ag er marhue; « hag er boden ag er fé e salvou en hani clan, » emé sant Jacq. Er goal-

sperèd e gresqua é dantationeu hag é ardeu ér momand ag er marhue, rac ean e gompren penaus ér momand-cé é vou arrestet éternité eurus pé maleurus mab-dén. Liès é ma het güélet é apparissein d'er ré clan, é troein tro-ha-tro d'on gulé, hag é impléein ol é finesseu eid on laquat de goussantein d'ur péhèd benac. Leinein e hrér é buhé sant Martin, arhescob a Dours, penans pe oé ér poénd a varhue, en diaul e apparissas dehou é quis ul lon cahus eid er scontein : « Petra e glasquet-hui amen, lon vil, e laras-ean? n'en dès chet nitra én-an-mé hag e apparchant t'oh; er baraouis e zou déja digueor eit me receu! » Plijét guet Doué ma hellehemb larèt er memh tra ér momand ag hun marhue! Hama, er sacremant a Nouen e ra d'omb nerh ha secour énep de dantationeu en diaul, en ur gribat hur fé hag hur honfianç é Doué, énep d'er sconten ag er marhue, én ul laquat én hun halon en desir hag en espéranç de hossidein Doué; ha sel-mui é ma crihue hun desir hag hun espéranç, sel bihannoh é toujamb er marhue; ha sel-mui é omb douguet d'andur guet patiantèd er souffranceu hun nès, rac ma omh éngorto ag er haraouis. D'en eil, er sacremant a Nouien e ziverch er rest ag er péheden, hag er péhedeu memb mar dès hoah unanbenac de ziverchein. « Mar dès hoah en hani clan

Jacob. v, 15. péhedeu, emé sant Jacq, ind e vou pardonnet dehou. » Un dén e hel receu en assolven hemb en dout en dispositionen requis, dré ul lizidantèd péhani n'en da quet neoah betag er péhèd marhuel, pé goudé m'en dès bet en assolven, ean e hel couéhel ér péhèd marhuel hemb en dont cousciant a nehon, hag hemh en dout chonj memh ag er hovessat. Hama, ér circonstanceu-cé, mar receu en

hani clan en nouïen guet contrition ag é héheden, er sacrement-men e ziverch er péhedeu-cé, mar ne barra quet doh er hræç ag er sacrement-men. Ghetu perac é impléér aveid er fæçon er gurrienmen : « Dré en nouïen santel-men ha dré é viséricord infini, pardonnét t'oh en Eutru Doué ol en droug e hoès groeit dré hou teulegad..... » Er honcil santel a Drant e ansaign ehué : « Pihuebenac e lar penans er sacremant a Nouïen ne hra quet er hræç pé ne bardon quet er péhedeu, pe ne ra quet soulajemant d'en hani clan....., revon miliguet. » El-cé enta en nouïen e ra er remission ag er péheden marhuel ér fæçon ma tamh ag en ispliquein. Hag ean e ziverch ehué er péheden veniel hag er restajeu ag er péheden. Er restajeu-cé e zou er goannedigueah e chom én inean, memb goudé m'é ma bet diverchet er péhéd; er péh e hra ma vér hoah douguet d'en tren maleurus ag er bed-men, ha ma vér dihonetet doh en treu spirituel. Hama, er sacremant a Nouïen e lam er goannedigueah-cé, hun distág doh en treu ag er bedmen, hag hul laqua de zestrein en nean.

D'en drivéd, er sacremant a Nouïen e ra er yehaid d'er horv, pe'jeu en Eutru Doué é ma mad ha pourfitabl quement-cé aveid é hloér hag aveit hun salvedigueah : « Hag hur Salvér e soulajon en hani clan, — *et alleviabit eum Dominus*. » Ni e huél én Jacob. v, 15.
Aviél penaus en Apostoléd « a bredégné er bénijen, e scarhé en diaulèd, e nouié guet oléan, hag e iaellé d'en dud, — *ungebant oleo multos ægros et sanabant*. » Ne fant quet enta gortoz er momand Marc. vi 13.
dehuéhan. aveit recen en nouïen; rac dehuéhat-é gonien er yehaid pe vér déja étré divréh er marhue, p'en dé gùir penaus en hani e zon é verhuel ne hel

en dout er yehaid meit dré ur miracl ; ha ne faut quet tantein en Eutru Doué. Pe receuér er sacremant-men guet ur squénd vad ha guet ur jujemant parfæt, é vér ér stad d'hum aprestein güel d'er recen, ha de dennein mui a hourfit a nehou.

IX. — Aveit receu en nonien guet pourfit, red-é er receu guet ur fé bihue, hanval doh hani en dén clan ag en Aviél : « Mar caret, e laré-ean, hui e
Marc. I, 40. hel men güellat. — *Si vis, potes me mundare.* » Guet un espéranç ferm é miséricord en Eutru Doué hag ér résurrection glorius; guet ur garanté berbuidant hag un desir bras de huélèt Doué ; guet ur plég parfæt de volanté Doué, én ur offrein dehoe a volanté vad er sacrefiç ag hun yehaid hag ag hun buhé ; guet un humilité vras, én ur hobér un acta gontrition aveit goulen pardon guet Doué ag ol er péhedeu hun nès commettet dré bep-unan ag hun squéndeu, ér momand ma hra er bélég en nouïen d'omb. Mæs n'en dé quet possibl d'en hani clan en dout en dispositioneu-cé mar gorta er momand dehuéban aveit receu en nouïen : « Ur péhèd bras-é, e lar d'omb er hatechism ag er honcil santel a Drant, gortoz de rein en nouïen d'en hani clan, pe n'en dès chet mui espéranç a huellat dehou, pe gommanç er vuhé er hnitat ar en dro guet er jujemant ha guet er santimant ; rac sûr-é penaus en hani clan e recen dré er sacremant-men ur hraç brassoh p'er receu guet ur squênd vad ha guet ur jujemant parfæt, pe hel hoah astisein én-hon santimanten a fé hag a zevotion. Red-é enta rein er remèd divin-cé ha salvedigueahus meurbet dré é vertu prop, ér momand ma huélér é ma en hani clan én disposition güellan de dennein pourfit a nehon. » Enrus enta er ré e receu er sacremant-

men guet en dispositionen necessær, rac ean e vou aveit-hai ur vamen a sonlajemant hag a gonsolation ! Na brassel é er guemb e zou étré er ré e varhue hemb sacremant hag hemb consolation, hag er ré e varhue goudé ou dont condnyet ur vuhé crechén ha réceüet ou sacremanteu péré e vou aveit-hai un arres ag er vnhé éternel !

Er momand solannel e ya de arribne : un tad pé ur vam a fameil e ya de gùittat er vuhé; er vugalé e zou tolpet tro-ha-tro d'er gulé-cé a hlahar aveit réceü deliuéhan bénédiction ou zad pé ou mam. Péh un anquin aveid en tad pé er vam-cé mar dé oblijet de larèt d'é vugalé : « Mem bugalé, beta bermen, deustou ma oen crechén, me mès bihuet èl ur payén. Ah ! ne héliet quet er goal exampleu e mès reit t'oh ! » E contrel, péh ul lehainé aveid en tad pé er vam-cé pe hel larèt d'é vugalé : « Mem bugalé, me ya d'hou qùittat, mæs me lausq guet-t-oh mem bénédiction; me ya de gùittat er bed-men a visér, mæs m'er hùitta guet græç ha caranté men Doué; me mès laqueit poén d'er hârein ha d'er chervijein épad mem buhé; groeit èl-on, mem bugalé, eit hou pont, èl-on, er benheur de verinel étré divréh en Doné a visérieord; er vnhé-men e zou leun a drebil hag a visér; mæa mar dé impléet mad, hi e vérit t'omb nn éternité a vonheur. Ni e ya d'hum zispartiein, mæs ni hum gavou hoah é ranteleah en neañ. A inou me veillou ar-n-oh, me bédou aveid oh, rac me mès eu espéranç ferm de voüt eurus guet Doué épad en éternité ! »

O ya, ministr en Eutru Doué e hel larêt nezé guet confianç d'en inean-cé : Quèrhet, inean crechén, sortiet ag er bed-men é hanhue en Tad péhani en dès hou crouéet, é hanhue er Mab péhani

en dès hou prenet, é hanhue er Sperèd-Santel péhani en dès hon santefiet ! O ya, « marhue er sænt e zou précius dirac deulegad en Eutru Doué,
Ps. cxv. 5. « *pretiosa in conspectu Domini mors sanctorum ejus.* »
Mæs aveit merhuel èl-cé, é tehér bihuein èl gùir grechénion. Bihuet enta èl gùir grechénion, ha hui e varhuou èl er sænt, ha hui hou pou er recompanç e zou promettet d'er ré just : er vuhé éternel.
*Amen.*

## QUENTEL XXVIII.

### AG ER SACREMANT A URH.

Luc. xxii, 19. *Hoc facite in meam commemorationem.*
Groeit en dra-men é mimoér a han-an.

Er pnemh sacremant quetan e hel hout recenet dré en ol, hag en ol e zeli ou recen én amzér hag ér circonstanceu é péré é mant necessær dehai. Mæs mar groamh attantion ur en natur ag er sacremanteu aral, ni e huélou forh æz é mant ol én ur certæn fæçon é gourhemén er sacremant a Urh, rac hemb en urh er sacremanteu aral pé ne hellant quet bout reit é fæçon erhet, pé ne hellant quet bout reit guet solannité na guet er cérémonieu ag en Ilis. Ni e gonzou hinihue ag er sacremant a Urh, ni e huélou petra-é, pegours é ma bet institue, pèh effèdeu en dès, ha nezé ni e examinou er vrastèd a honvoér er bélég, er respet, en istim hag er hradvad e vérit a berh en dud.

I. — En Urh e zon ur sacremant en dès hur Salvér instituet de rein de certæn tud, ar en dro guet er bræç, er bouvoér spirituel de gonsacrein Gousset.
corf ha goaid hur Salvér, de rein er sacremanten, de bredégnein en Aviel ha d'hum aquittein santélémant ag er hargueu aral on dès én Ilis.

En urh e zou ur gùir sacremant; rac ean e zon ur merch ag un dra sacret. Hag én effèd, er posereah ag en deonrn e hra en escob ar pèn en hani e recen en urh, en attonchemant ag er halìç hag ag er platinen-calìç e zou ur merch sansibl; ean e zon bet institnet dré hur Salvér Jésus-Chrouist; hag ean en dès er vertu de rein er bræç. Chetu perac er houcil santel a Drant e zisclêri : « Pihuehenac e larou penans en urh n'en dé quet én effèd hag é gùrioné ur sacremant institnet dré hur Salvér Jésus-Chrouist, mæs un dra invantet dré dud péré n'hanàuent quet en treu ag en Ilis, pé ur guis hemb quin de choéjein ministrèd de bredéguein en Aviél, ha de rein er sacremanteu, revou miliguet. »

II. — Hur Salvér Jésus-Chrouist e hromettas er sacremant-men pe laras d'é apostolèd : Deit guet-n-ein, me hrei a han-oh pisqueterion tud. — *Venite post me, et faciam vos fieri piscatores hominum.* » Matth. IV, 19.
Hag éan e hras ag é apostolèd bélean, rieu hemb lué, pe laras dehai, éan ur rein é gorv hag é hoaid de zé a gonsacrein : « Groeit en dra-men é mimoér a han-an. — *Hoc facite in meam commemorationem.* » Luc. XXII, 19.
Gonzeu nerhus hag ol buissant péré e ras d'en apostolèd ha d'er ré e zon deit ou goudé er houvoér d'hobér er mirael e zé ean-memb a hobér, de larèt-é, er bouvoér de chanjein er sustanç ag er bara ér sustanç a gorv hur Salvér, hag er sustanç ag er gùin ér sustanç ag é hoaid. Ag er momand-cé ind

e oé béleau revé urh Melchisédech, de labéré avelt jamæs.

III. — Er sacremant a Urh e ra d'en hani er recen tair græç principal : de guetan ean e ra en græç péhani e santefi en hani er recen hag el laqua ér stad d'hum aquittein santélemant ag er garguen en dès én Ilis; d'en eil, ean a verch én hani er receu ur haractoér péhani ne hel quet bout divennet, caractoér péhani en difforh agrén doh er fidéléd aral; d'en drivèd, ean e ra d'en hani er receu er bouvoér de gonsacrein corv ha goæd hur Salvér, hag er bouvoér de bardonnein pé de zerhel pehedeu er grechénion.

IV. — Él-cé enta dou bouvoér a zou reit d'er béleg : er bouvoér ar corv naturel hur Salvér Jésus-Chrouist, hag er bouvoér ar é gorv mystérius péhani e zou en Ilis. Er béleg e hann a nehué én ur certæn fæçon corv naturel hur Salvér; hag ean e zou él en neau ag é gorv mystérius. Ean e gontinu Mab Doué ér hed-men, hag avelt quement-cé ean en dès er bouvoér d'hobér ol er péh e zou necessær avelt conservein perpet bihue er horv mystérius-cé, hag er bonduyein de ranteleah en neau, de vout eurus guet Jésus-Chrauist, é bèn, épad en éternité. En neu bouvoér-cé e za a Jésus-Chrouist ean-memb. Ean e ras er bouvoér de gonsacrein é gorv hag é hoaid d'é apostolèd ha d'er ré e zelé

Luc. xxii, 19. donnèt ou goudé, pe laras dehai : « Groeit en dramen é mimoér a han-an ; » hag ean e ras dehai er bouvoér de gontinuein é gorv mystérius pe laras dehai : « É gurioné, ol er péh e stagueèh ar en

Matth. xviii, 18. doar e vou stâguet én nean, hag ol er péh e zistâgueèh ar en doar e vou distâguet én nean. — En ol-buissanç e zou bet reit t'em én neun hag ar en

doar. Querbet enta, ansaignet ol er bobleu ag en doar, bâdéet-ind é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Speréd-Santel, ha disquet dehai mirein ol er péh e mès gourheménet t'oh; ha me vou guet-n-oh betag er fin ag er bed. — Èl m'en dès me Zad Matt. xxviii, 18-20.
m'en davaiet, mé hou tavai : receuet er Speréd-Santel : ou féhedeu e vou pardonnet d'er ré de béré en ou fardonneèh; hag ind e von dalhet d'er Joan. xx, 21-23.
ré de béré en ou dalheèh. » Chetu en neu bouvoér en dès laqueet hur Salvér Jésus-Chronist étré deourn er béleg.

V. — Pihue e bellehé divisein en dinité ag er velégueah ha brastéd ur béleg? Bras e oé hunhetan tad Adam péhani e oé bet laqueet de vout mæstr ha roué ag er bed-men, rac ean e gommandé hag é sujité e aboeissé dehou. Bras e oé Moïs péhani, dré ur gonz hemb quin, e zispartié en deur ag er mor eit gobér ur hént séh d'er bobl antiér péhani e zelié en trézein. Bras e oé Josué péhani dré ur gonz e arresté en hiaul én é dro. Bras-é er rouanné ag er bed-men péré e gommand d'arméieu hemb nombr hag e laqua er bobleu ag en doar de greinein én ou raug. Ha neoah bout e zou un dén brassoh hoah, un dén péhani bamdé pe blij guet-hou, é ziguéor en nor ag en nean, hag én ur gonz doh Mab en Tad éternel ha doh Mæstr er rouanné, e lar dehou : « Dichennet a ziar hou trôn ha deit! » Ha Mab en Tad éternel, dré béhani é ma bet crouéet er bed-men, e aboeis d'en dén-cé, hag en hum hra dén a nehué étré deourn en dén-cé guelloudéccoh eid er rouanné, eid en Æléd, eid er Huérhiès Vari hi-memb. Hag en dén-cé e lar de Vab en Tad éternel : « Hui e zou me hosti », ha Jésus-Chronist en hum lausq

de vout sacreflet dré en dén-cé, de vout laquet él léh ma car, de vout reit d'en hani e gar. En dén-cé e zou er béleg !

Mæs er béleg n'en dé quet hemb quin ol buissant én nean hag ar corv natrel hur Salvér Jésus-Chronist, ean e zou chué ol buissant ar en doar ar corv mystérius hur Salvér, en Ilis ag er bedmen. Sellet : ur hrechén e zou couéhet idan pouvoér ha sclavaj Satan, pihue en déhvrou ? Galhuet de secour en dén-cé en Æléd, en Arhæléd, sant Mikêl ean-memb, feahour victorius Satan hag é ainéleu revoltet. En Arhæl e hellou pellat en diauled e zou tro-ha-tro d'en dén-cé, mæs jamæs ne hellon acarhein en hani e zou én é galon ; ne hellou quet torrein ranjenneu er péhour-cé. Doh pihue enta hon pou-hni recour eid en délivrein ? Galhuet er Huérhiès Vari, Mam de Zoué, rouannès en Æléd hag en dud, ha sponterès en ihuern : Hi e hellou pedein aveid en inean-cé, mæs ne hellou quet jamæs rein dehl en assolven ag hé féhéd ne vern péh qnen distér-é. Hama, er béleg e hel rein en assolven-cé.

Laquet é ma dichennet hur Salvér Jésus-Chrouist ean-memb én ur govézional aveit rein er sacremant a Bénijen, étal ur béleg péhani e zou én ur govézional aral. Mab Doué e lar d'ur péhour : « Mé hou pardon ; » hag er béleg e lar ehué ag é du d'ur péhour aral : « Mé hou pardon. » Ha dré hur Salvér él dré er béleg, er péhour en hum gav ingalemant pardonnet. El-cé er béleg, guelloudéc èl Doué, e hel én ur momand tennein er péhour diar vord en ihuern, er rantein dign ag er baraouis, hag ag ur sclav d'en diaul ean e hel gobér ur hroadur de Zoué. Doué ean-memb e zalh doh conz er béleg,

ean e refus pé e ra er pardon ag er péhedeu doh ma hra er béleg, adal m'en dou er péhour en dispositioneu necessær. Er bélég e zoug é santanç, ha Doué ean-memb hi hav mad. Hag hellein e brehé bout chonjet ur bouvoér brassoh, hag un dinité ihuelloh ?

Ha ueoah nn dé pouvoér ministrèd en Eutru Doué e vou hoah glorіussoh. En Aviél e lar d'omb penaus « ministrèd en Eutru Doné e von nn dé azéet ar trônen aveit jnjein er bobleu ag en doar. » Matth. xix, 28.
Ha memb open : « Ne houyet qnet, emé sant Paul, I Cor. vi,
é jnjéemb en ælèd ind-memb, ha dré vrassoh 3.
ræson er bed-men ? »

VI. — N'en d'on quet souéhet nezé é clenèt en Eutru Doué é larèt d'er profæt Samuel péhani en hum glèmmé dehou ag un anjuli en doé recenet a berh er bobl Juiff : « Profæt, n'en dé quet té-é ou I Reg. viii,
dès taulet a costé, mæs mé-memb. — *Non enim te* 7.
*abjecerunt, sed me.* » N'en d'on qnet sonéhet é cleuèt en Eutru Doué é rein en avertissemant-men d'er bed antiér : « Dihoallet a douchein ér ré e zou I Paral.
consacret d'eign ; en hani e donch én-hai e douch xvi, 22.
ém mab-lagad. — *Nolite tangere christos meos...,* Zach. ii,
*qui enim tangit vos, tangit pupillam oculi mei.* » 8.
N'en d'on quet souéhet ehué é cleuèt Mab Doué é larèt d'é vêlean : « Pihue-benac hou chelou, em cheleu ; pihue-benac hou tispris em dispris mé-
memb. — *Qui vos audit, me audit; qui vos spernit,* Luc. x,
*me spernit.* » Perac quement-cé ? Rac, emé sant 16.
Chrysostom, « er vêlean e aparchant drest peb tra de Zoué, ind e zou é letenandèd hag é ministrèd ; » ha sant Paul e lar ehué : « Ni e zon embassaderion II Cor. v,
Jésus-Chrouist, ha Doué-é e gonz dré hnn bég. » 20.
N'en d'on quet souéhet nezé é huélèt, ér honcil

jeneral a Nicé, en ampeleur Constantin ean-memb é vennein chom ardran ol er véléan, hag é refusein e azéein quênt en dout recevet ou fermission. N'en d'on quet souéhet é cleuèt sant Françeis a Assise, péhani dré humilité en doé perpet refuset en inour ag er veléguéah, é larèt : « Pé gavehen ar me hènt un æl hag ur bélêg, me bléguehé de guetan pen men glin dirac er bélêg, ha goudé dirac en æl; rac pouvoér er bélêg e zou brassoh eit pouvoér en æl. N'en d'on quet souéhet memb é huélèt er roué Alexandr, unan ag er rouanné brassan en dès bet er bayannèd, é tschen diar é jau dirac béleg bras er Juiffèd, é pléguein é hlin dirac t-hou, hag é larèt : « N'en dé quet er bélêg Jaddus e mès adoret, mæs er gùr Doué a béham é ma er bélêg; m'hanàu ha m'ador en Doué éternel én é vinistr, ha me rant dehou en inour-cé el de Zaué ean-memb » N'en d'on quet souéhet anfin é lein er péh e scrihoe ur payan : « Beuston ma hardélitèd en dud libertin beta commettein en torfæteu brassan, n'en dant quet neoah beta manquein a respet d'ur bélêg. » — Manquein d'er respet e zou dehot d'er bélêg e zou enta bout goah eid er bayannèd, » e lar d'omb sant Chrysostom. « Pléguet enta hou pèn dirac en dud vras ag er bed-mén,
Eccli IV, 7. mæs humiliet hou c'ineau dirac ur bélêg, » e lar d'omb er Scritur.

VII. — Pe vehé ur bélêg pé un dén aral consacret de Zoué, maleurus erhoalh eid anbréhat er santelèah ag é stad, maleur dehou, rac ean en dehé ur jujemant cahus, hag ur hastiemant cahussoh hoah. Mæs quement-cé ne ra quet droéd t'omb d'en disprisein na de hoal gonz a nehai. « Pe huélehen ur bélêg pé un dén consacret de Zoué é souéhel ér

péhed, e laré en ampéleur Constantin, é léh en disoléin me vehé d'er golein guet me mantel royal aveid er hûhein. » Jésus-Chrouist ean-memb en dès reit t'omb en exampl : er Phariséned en doé sieu bras, ha neoah hur Salvér e laré a nehai : « Ar cadoér Moïs é ma azéet er Scribèd hag er Phariséned; groeit enta ha miret ol er péh e larant t'oh, mæs ne hret quet er péh e hrant. » Jésus e hanâné fal intantion Judas, ha neoah ean en mouras perpet; hag ér momand memb ma oé traïsset dré er misérabl-cé, hur Salvér e voquas dehou hag er galhuas é ami; ha quement-cé, emé sant Ambrois, aveit discoein er respet en doé eid er haractoér a véleg hag a ahostol en doé receuet Judas. En dud consacret de Zoué e zou tud ha bugalé d'Adam, ind e hel enta couéhel ér péhèd; mæs er péhèd n'en dé quet cumun én ou misq, hag a pe gouéh unan-benac a nehai, penans é hellamb-ni laquat ar gont en ol, er péh n'en dé meit ar gont unan hemb quin? Ha penaus é hellamb-ni laquat ar gont er religion er péh n'en dé meit ar gont un dén? « Hui e glasq me zurul ér mæz a garg, emé sant Augustin, mé ha me menèh, rac unan a nehai en dèa péhet. Mæs ha hui e hellehé disquein d'eign é mèn é hès ul léh, ur gompagnoneah benac ar en doar é péhani n'en dès chet péhèd erbet? N'en dès chet dohér a vout souéhet mar conéh nean, én drespet d'er vertu ha d'er devotion péré e zou cumun ém houvand, rac ind e zou tud ha nonpas ælèd. Ha me hellehé mé bout éngorto ma vehé santelloh ha parfætoh me houvand eid ol er ré e zou bet ém raug ar en doar?.... Ha ni e vennehé condannein Jésus-Chrouist hag é unnéc apostol rac ma hès bet un traitour én ou misq? Quement-cé e vehé diræson ha dijust. »

Matth. XXIII, 2-3.

VIII. — Mæs ne zehæmb quet hemb quen hu bont er respet brassan aveid er bélég; pe houyehemb hanåuein er vad e hra, ni e vehé lan a hrad vad aveit-hon; rac er bélég e zou hobérour vad er bed-men dré é bedenneu, dré é instructioneu ha dré é charité.

*Dré é bedenneu.* — Er bed-men e zou ul lèn eabus a gombat, é péhani en dud en dès d'hum zihuen énep d'en diaul hag énep d'ou goal-inclinationeu. Er victoér e vehé collet eit queih vugalé Adam pe ne vehé quet tud èl Moïs é pedein aveit-hai durant er hombat. En dud-cé e zou er vélean.

En doar criminel e zavai bamdé mil ha mil péhed trema en nean, pébeden péré e zong en Eutru Doué offancet de larèt él guéharal : « Mé zistrujou
Genès. VI, 7. ag er bed-men mab-dén e mès crouéet, a vab-dén betag el lonnèd, ag en amprehonèd betag en einèd, rac quæ e mès d'em bout ind crouéet. » Vanjans en Eutru Doué e gouéhehé bamdé ar hun pennen cablus, pe ne vehé quet é peb momand distannet dré bedenneu ha dré sacreficeu er vélean. En doar e zou couciet ha milguet a balamort d'er péhedeu. pihue e sàuou é zeourn trema en nean eit goulen guet Doué ma taulon é vénédiction ar en doar ha ma él laquei de zouguein er fréh necessær de vihuanç mab-dén cablus? Er vélean.

*Dré é instructioneu.* — Er bed-men e zou él un deserh lan a dihoeldèd hag a henteu tro péré e gondui d'en abim perpet digueor de lonquein en dud. Pihue e gonduyou mab-dén a dréz d'en deserh-cé avèit parat-doh-t-hou a farìein? Er vélean. Er bélég e za de guemér mab-dén dré en dorn, er hondui a dréz d'er bed-men, ha n'er huitta meit p'en dès el laquett én ul léh é péhani n'en dès chet

mui nitra de zoujein. Er vélean-é en dès temmet er bed-men ag en dihoulegneah eahus é péhani en hum gollé; ag er hustumeu barbar de béré en hum daulé; hag er vêlean-é hoah e barra doh-t-hou a gouéhel a nehué én-hai. Er vêlean-é e gass hoah hinihue en dé er sclærdér ag er huirioné é misq er bobleu gouihue doh er pris ag ou goaid hag ag ou buhé, él m'ou dès reit er sclærdér ag er fé d'hun tadeu én hur raug.

*Dré é charité.* — Quêrhet él léh ma careèh, d'er bérien él ar er mæzeu; goulennet pihue e zou ér pèn ag ol er mad e vé groeit de soulajein mab-dén, hag é vou hanhuet t'oh er béleg. Dichennet é loj er peur, goulennet pihue en dès reit er bara e vé daibret inou? Ur béleg, pé un dén condnyet dré ur bélég. Quêrhet doh gulé un dén clan abandonnet marcé dré en ol; pihue er honsol hag e laqua én é galon er batiantéd én é souffranceu hag en espéranç ag ur vuhé eurussoh? Antréet é cachot ur prisonér, goulennet guet-hou pihue e scanna é ranjenneu? Ur belég. Héhet ur hriminel betag er chalfaut, pihue e huélet-hui inou étal én hani condannet? Ur bélég péhani guet un dorn e zæscoa dehou er groéz, ha guet en dorn aral en nean. En ur guir, é zorn e zou é quement léh ma hès ur visér de soulajein, hag ean er groa hemb hellein hout éngorto é vou jamæs grad-vad erbet aveit-hou. Tré ma vou marcé é alæzon én é zorn, ne vou quet anjuliet; mæs queatéh él m'é ma bet attrapet é alæzon guet-hou, ne vou quet mui mad de nitra. « Crechénion ingrat, e lar déja sant Chrysostom, honéh-é enta en hanàuedigueah e hoès ag er vad e hra er vélean d'oh? N'en dé quet dré ou dorn é oh bet groeit crechénion? N'en dé quet dré ou dorn é recenet er remission

ag hou péheden ? N'en dé quet er vélean-é e offr aveid oh er sacrefiç, e ra d'oh corf ha goed hur Salvér, hou ç'instruj, e ansaign d'hou pugalé er doctrin a grechéneah, e annonç d'oh ranteleah Doué, e bèd aveid oh hag e zigueor d'oh en nor a ranteleah en nean ? »

Oblijet-omb de gârein hun anemisèd èl omb hun hunan, hag hinihue en dé ne gârér quet er béleg ! Hinihue er béleg e zou cassett dré dudigneu péré ne honyant quet difforhein hoah ou dorn déhou doh eu dorn clei ! Hinihue er béleg e zou sujet de hoapereahen sacrilèj hag impi a berh memb er vugalé péré e ancoéha é ma er béleg-é en dès reit bara d'on zud ! Guir-é, er béleg n'hum glém quet; ean e houér reih-mad n'en dé quet en discipl a drest é væstr. D'er ré en hum afflij doh er guélet dishanäuet, anjuhet, goal-drettet, ean en hum goutant de rescond èl é væstr divin pé zouguè é groéz ar en hènt d'er Halvar : « Ne oulét quet ar-n-an-mé, ar-n-oh hui-é é tehet oulein hag ar hou pugalé. » Er bobl péhani e vanq d'er respet e zou deliet d'er béleg e zou lodèc é torfæt er Juiffed; ean e von ehué lodèc én ou hastimant. Ean e barra doh er béleg a hobér ol er mad e zeli gobér é misq en dud; hag ean e rescondou ag en droug-cé. É tretant, èl er grechénion quetan e arresté dré ou fedenneu en distrujemant ag er houh ampir roman péhani e zehé disparissein ag er béd-men, er vélean ehué e gonjur dré ou fedenneu er maleurieu a béré é ma menacet er bed cablus : ind e héli ou Mæstr divin hag ind e assai gobér ol er vad ne vé quet pareit doh-t-hai a hobér. Hag ou anemisèd memb e zou lodèc ér vad e hrant.

— Unan ag en dud criminel péhani durant er Re-

vólabon en doé hum holeit a dorfæteu ha trampet é zeourté hès é goaid er vèloan, e chomas clan de varhue. Ean en doé touiet hès penans jamæs bélêg erbet n'en dehé laqneit é dreid én é dy, pé ean en dehé el lahet. Neoah er marhue e dosté a baseu bras. Ur bélêg e oé bet avertisset, ha laret e oé bet dehou disposition er hani clan hag é volanté criminel. Ne vern quet ! Ur bugul mad e zeli rein é vuhé aveid é zevèd. Hemb creinein, ean e antréas hag en hum bresantas d'en hani clan péhani quentéh e bonlen a bouis é bèn é fusillen eid el lahein. Me heih dén, e laras dehon er bélêg-cé; ne chervij quet d'oh de nitra goulen hou fusillen; me arm e zou cnhuoh eit hou ç'ham, me haranté ha me houraj a vélêg. — Mæs, miserabl bélêg, e laras dehou en hani clan é fari, hag én ur seuel é gorn énep dehou, ne houyet quet penaus en dornmen en dès distrujet douzêc ag er sort gnet-n-oh. — Hes, en hum dromp, emé er bélêg, bout e zou unan bihannoh; en douzêcvéd n'en dé quet marhue; é ma amen dirac oh. Hanàuet er mercheu ag en tauleu e hoès reit t'eign, e laras er bélêg én ur zisolein é galon : chetu er mercheu ag en tauleuhont amen ! Doué en dès conservet t'eign er vuhé aveit sauvein hon ç'inean. » Ha quentéh er bélêg e guemér en hani clan étré é zivréh, hag er horgur quement ma ta de ben ag er houvertissen, hag ean en dispos de verhuel guet er santimanten a vrassap contritinn ag é béhédeu. Mar n'en dès chet mil bélêg reit én exampl-cé, ni e zeh larèt n'ou dès chet cavonet en occasion d'er gobér. Chetu er bélêg.

## QUENTEL XXIX.

### A GARGUEU PARTICULIÉR PEB-UNAN A URHEU EN ILIS CATHOLIQ.

I Cor. xii, 12. *Sicut enim corpus unum est, et membra habet multa... ita et Christus.*

Èl é corv mab-dén é hés hilleih a vamprea péré ou des peb-unan é garg particuliér, èl-cé ahué é ma en Ilis, corv mystérius hur Salvér Jésus-Chrouist.

En Ilis catholiq e hanàu seih urh : tri a ré vras hanhuet en urheu sacret péré e zou : en urh a vélêg, en urh a ziacr, hag en urh a sou-ziacr ; puar a ré vihan péré e zou en urh a acolyt, en urh a exorcist, en urh a leinour, hag en urh a borhér. Deuston m'é ma ol en urheu sacret dré ou natur, er puar dehuéhan n'en dint quet neoah hanhuet sacret, mæs urheu bihan, rac ou officeu n'en dint quet quen ihuel, ha rac er ré en hum ingaj én-haj e hel chanjein ou stad pe garant.

Ol en urheu-cé e zou èl quement a basennen dré héré é vontér betag er veléguéah. « Pihue-bennac e larou emé er honcil a Drant, penaus, open er veléguéah, n'en dès chet én Ilis catholiq urheu aral, ré vras ha ré vihan, dré béré, èl dré basenneu, e vontér betag er veléguéah, revou milliguet. »

En Ilis péhani e zou corv mystérius hur Salvér Jésus-Chrouist e zeli bout èl er horv naturel, revé er péh e lar d'omb sant Paul. Hama, én ur horv

naturel peb mampr en dès é garg particuliér. Én Ilis é teh bout ehué enta urbeu difforhet.

En Ilis en dès recenet en urheu-cé aveit tair ræson : de guetan, aveit discoein d'omb furnæz en Eutru Doué péhani e splan drès peb-tra ér ranjemant en dès laqueit é misq en nivér bras a dreu ar en dro, én treu naturel èl én treu spirituel. Quement-cé e zisq d'omb histoér er ronannès a Saba péhani « e oé ravisset a sperèd é buélèt er ranjemant en hum gavé é misq serviterion er roué Salomon. » III.Reg. x, 5.
Den eil, aveit secour goannedigueah mab-dén. Unan é hunan ne hel quet gobér er péh e houlen chervij en Eutru Doué ; chetu perac é hès urheu difforhet péré ou dès peb-unan é offiç particuliér ; chetu perac ehué Doué e ras guéharal de Voïs, eid er secour én é garg, deuzèc dén ancién ha Num. xi, 16.
fr-niguênd tennet a visq er bobl. D'en drivéd, eit ma vehé bet æssoh d'en dud avaucein ér barfætion drè en disparti a garguen en Ilis étré un nombr bras a vinistrèd péré e za ol de vout lodèc é œvr en Eutru Doué : carg divin meurbet, revé sant Denis.

Ni e ya de gonz hinihue ag en urheu-cé, a garg peb-unan a nehai, én ur gommancein drè er rè izellan.

I. — En tonsur clérical n'en dé quet un urh, mæs ur cérémoni péhani e laqua ér stad a gloéreguéah hag e brepar d'en urheu aral. Pihue-benac e receu en tonsur e gommanç en dout Doué hemb quin eid é lod hag é hèritaj « *Ego pars et hæreditas* Num. xviii, 20
*tua.* » É vléan e vé trobet é fæçon ur gourônen péhani e zeli bout ronebuéet perpet, hag e vé groeit brassoh a vesul ma avancér én urheu. Er gourônen-cé e zégass chonj a gourônen spern hur Salvér

Jésus-Chrouist, hag e zisq d'omb penaus er-pôl en dès chervijet de zismour ha de dournant hur mæstr divin étré deonrn en dud fal, e zou aveit ministrèd en Eutru Doué ur merch a inour hag a hloér; ur merch ag en dinité royal en dès reit dehai hur Salvér revé er honzeu-men e lar er Scritur
I Petr. II, 9. drès peb-tra ag er vêlean : « Hui e zou tud choéjet, ur veléguenh royal, ur bohl santel ; » hag ehué ur merch ag en abandon ou dès groait ag en treu ag er bed-men, rac en tonsur e gonsist é trohéin er bleàu péré e ziscoa bout, é mab-dén, un dra a béhani e hellér hum zovér.

II. — Arlerh en tonsur, er guetan pasen-ein antréein én urheu e zou en urh a borhér. É garg e gonsist é boarn en alhuéien ag en nor ag en ilis, hag é pêllat doh-t-hi er ré de béré n'en dé quet permettet antréein én-hi. En escob, én ur reiñ dehon en alhuéieu-cé, e lar dehou : « Hum gomportet èl en hani e zeli rantein cont de Zoué ag er péh e zou chairret idan goarnation en alhuéieu-men. » Open, ean e oé gùéharal en tresolér ag en ilis, ha goarnour en tabernacl hag el læstreu sacret.

III. — En eil urh e zou en urh a leinour. É garg e gonsist é leinein én ilis el livreu ag el lézen couh hag ag el lézen nehué, drès peb-tra er ré e zé leinnet én officeu de noz. Ha gùéharal ean e oé carguet d'ansagnein d'er fidéléd er gùirionéeu quetan ag er fé. Chetu perac en escob e laqua étré é zeourn el livr é péhani é ma er gùirionéeu-cé, én ul larèt dehou : « Receuet hag annóncet conzeu Doué : mar hum aquittet én ur façon digne ha gredus ag hou carg, hui a vou lodéc é recompança er ré ou dès predéguet conzeu Doué ag er hom-mancemant. »

IV. — En drivèd urh e zou urh en exorcist. Hennen e recen er bouvoér de bedein Doué eid er ré e zou positet guet er goal-aperèd. Chetu perac en escob e lar dehou én ur reiu dehou el livr ag er pedenneu de gonjureiu en diaul : « Recanet el hvrmen, ha goarnet-ean én hou mimoér. Receuet er bouvoér de laquat hou teourn ar er ré positet, ar er ré bédéet querclouz él ar er ré e zou baah catéchuménèd. »

V. — Er bedairvèd pasen e zou en urh a acolyt. En acolytèd e héli en diacr hag en son-diacr, hag e zou carguet d'ou secour. Durant en overen, ha drès peb-tra épad en Aviél, ind e zoug piletteu alumet, chetu perac é mant hanhnet ehué ceroféraire. En escob, goudé en dout ou instrujet ar er péh e sel ou harg, e ra dehai ur pilet alumet én ul larèt dehai : « Receuet er hautulér hag er pilet-men é hanhue hur Salvér, ha gouyet penaus é oh carguet d'alumein er piletteu ag en ilis. » Nezé en escob e laqua étré ou deourn er buretteu péré e chervij d'er gùin ha d'en deur ag er sacrefiç, én ul larèt dehai : « Receuet, é hanhue hur Salvér, er buretteu-men de chervijein er gùin hag en deur necesser de gonsécration corf ha goaid hur Salvér Jésus-Chrouist. »

VI. — Dré en urheu bihan e teliér tremeinein eid arribuein én urheu sacret. Er hetan ag en urheu sacret e zou en urh a son-diacr. É garg e gousist é chervijein en diacr doh en autér, é aprestein el heinneu, el lestreu, er barra hag er gùin necesser d'er sacrefiç, é laquat en deur ér halç, hag é turel en deur ar deourn en escob hag er béleg, a pou golhant én overen ; é lennein en apostol, é léb en diacr péhani er groé guéharal. Ean e assist

ér sacrefiç adorabl ag en overen él test, hag ean e barra doh er péh e jeinehé er bélég doh en antér. Dré en urh-cé ean hum oblij de vihuein, pur, de larèt er breviér, de zouguean gusquemant en dud a ilis, ha de virein el lézenneu péré e sel er hloér e zou én urheu sacrat. De guetan, en escob en avertis ag en obligation en dès de vihuein pur épad é vahé ; hemb en dout er volanté-cé, henni ne hel hout sàuet d'er stad-cé. Nezé er son-diacr e hra ur pas péhani en ingaj aveit jamæs. En escob e lar litanieu er Sænt guet ul en assistanç, ha goudé ean e zisq d'er son-diacr er harg..., stâguet doh é stad, e laqua étré é zeourn er ... hag er platinen-caliç ; hag aveit disquein dehou é teli chervijein en diacr, é vé hoah groeit dehou touchein er buretteu lan a huin hag a zeur, guet ul liein de dorchein en deourn : ér memb amzér en escob e lar dehou : « Groeit attantion ar er gargé e zou reit t'oh ; mé hou ç'avertis d'hum gomportein én ur fæcon ma halleéh plijein de Zoué. » Goudé en dout gusquet d'er son-diacr en orlemanteu sacret guet er cérémonien hag er pedenneu e jauj doh pab-unan a nehai, en escob e laqua étré é zeourn el livr ag en apostolèd én ul larèt dehou : « Recenet el livr ag en apostolèd guet er bouvoér d'el lennein é Ilis en Eutru Doué, aveid er ré bihue hag aveid er ré tremeinet. »

VII. — En eil urh sacret e zou en urh a diacr. Officeu en diacr e zou hilleéh brasseh hag e zou het perpet sellet èl santelloh. Ean e zeli bout perpet étal en escob, en héli p'en da de bredêg, er chervijein ean hag er béléâg, pe offrant er sacrefiç ag en overen, hag a pe rant er sacremanteu. Ean é e gân en Aviél, e hel douguein er sacremant adorabl ag

en sauér er biboér, pé én ostansoér, ha guet permission en escob, e hel rein er gommunion; badéein ha predéguein. En Ihs en dès perpet liquet er brassan aourci de choéjein er ré e zeli receu en urh a ziacr. Ni e buél qnement-cé é libér sant Paul péhani e isplig ol er baliteu, ol er vertuyeu, ol er santeleah e zehant ou dout; hag chué er cérémonieu e vé pratiquet eid ou receu én urh sacret-cé. Amen pedennen en escob e zou hirroh ha solennelloh eid er ré e lar aveid er soudiacr. En orlemanteu sacret n'en dint quet ol er memb. Open, doh ma hras guèharal en apostolèd é quevér en diacrèd quetan, en escob e laqua é zeourn ar pèn peb-unan a nehai, én ul larèt dehou : I Timot. III, 8. Act. VI, 6.
« Receuet er sperèd-santel aveid en nerb de zihuen doh en diaul ha doh é dantationeu, é hanbue hur Salvér. » Anfin en escob e laqna étré é zeourn el livr ag en Aviél, én ul larèt dehou : « Receuet é hanbue hur Salvér er bouvoér de leinein en Aviél é Ilis en Eutru Doué, eid er ré vihue hag aveid er ré varhue. »

Deuston m'é ma ol en urheu-cé difforhet en eil doh éguilé, ne hrant neoah meit ur sacremant, rac ma tennant ol d'er velégueah péhani en dès aveit én principal en offrand ag er sacrefiç ag en overen e béhani é chervijant ol revé er mesul ag er bouvoér e zou stâguet doh peb-unan a nehai.

VIII. — En drivèd hag en ihuellan ag en urhen sacret e zou er veléguéah. Carguen er bélég e gonsist é offrein er sacrefiç adorabl ag en overen, é venigueín er bobl hag er péb e chervij d'er bobl, é vout ér pèn a assamblé er fidéléd, é predéguein, é vadéein, hag é rein ol er sacremanteu oral, meit er gonfirmation hag en urh péré e zou miret d'én escob.

Aveit rein en urh a vélég, en escob e laqua é zeourn ar pèn en hani e ya de vout béléguet, hag ol er vèlean presant e hra er memb tra ; ean e laqua nezé ar é ziscoai ur stolen e groéz ur é galon, aveit disquein dehou é ma gusquat dré er vertu á ziarhlué aveit douguein croéz Jésus-Chrouist, hag er yau douç ha acan ag é lézen, hag ehue aveid ansaignein el lézen-cé nompas hamb quin dré é gonzeu, mæs hoah dré é vuhé ha dré é gompor-temant santel.

D'en drivèd, en escob e hra ar é zeourn un nouïen guet en oléàn sacret, aveit consacrein en deourn-cé de chervij en Eutru Doué ; ha nezé ean e ra dehou er halïç é péhani é hès güin, hag er platinen-caliç ar péhani e hès barra, én ul larèt dehon : « Receuet er bouvoér d'offrein er sacreffiç, ha de larèt en overen aveid er ré bihue hag aveid er ré varhue. » Dré er cérémonieu ha dré er honzen-cé er bélég e zou laquelt de vout avocad étré Doué hag en dud ; er péh e zou unan a garguéu principal er béléig. Anfin, en escob e laqua é zeourn aveid en eil guéh ar pèn er béléig, én ul larèt dehon : « Receuet er Sperèd-Santel : ou féhadeu e vou pardonnet d'er ré da béré en ou fardonneèh, hag ind e vou dalhet d'er ré de béré en on dalhéèh. » Dré er honzeu-cé e lar en escob dehon é hanhue Jésus-Chrouist, er béléig e recen er bouvoér divin
Joan. xx, 21-23. de bardonnein ha de zerhel er péhedeu, pouvoér e ras hur Salvér d'é apostolèd eit m'en dehé er reit d'er ré e zelié donnèt ou goudé. Chetu carguéu principal er béléig. Maes ér velégueah é hès ehué istroh eid ur basen a zinité hag a bouvoér : er hetan ag ar pasenneu-cé e zou én urlé a véléig a béhani é tamb a gonz.

En eil e zou er bouvoér a escob péhani en dès er veléguéah én ur fæçon parfæt ha plénier. En escobèd e zalh léh en apostolèd ; ind e zou laqueit ér pèn ag en escobtyeu aveit condui er ministrèd aral hag er bobl crechén, veillein ar nehai ha labourat guet grèd eid ou salvedigueah ; chetu perac er Scritur ou galhue « bugulion en devèd. » En escobèd e zou juj ag er fé, ind e zivis de sclærat er guirioneéu ag er fé, ind e gonsacr, e vâdé, e gonfirm, e offr er sacrefiç, e ra en nrheu d'er ministrèd aral. En escob e vé consacret é presanç tri escob : unan a nehai e zou er honsacrour, hag en neu aral en assist.

En escobèd e zou hanhuet ehué Pontif, de larèt-é, bélég-bras, revé er gustum e zou deit t'omb ag er bayannèd péré e halhué èl-cé er brincèd ag er vélean.

En dairvèd pasen e zou hani en arhescobèd. Ind e zou ér pèn ag ur certæn nombr a escobèd, hag ind e zou ehué hanhuet métropolitænèd, rac er hérieu a béré é mant arhescobèd e zou èl er mamen ag en escobtyeu aral. Ou dinité e zou ihuelloh hag ou fouvoér e zou brassoh hoah eit hani an escobèd, deustou ma vant consacret ér memb fæçon.

Er bedairvèd pasen ag er veléguéah e zou hani er batriarchèd. Ne oé guéharal én Ilis meit puar patriarch : er betau e oé er patriarch a Gonstantinopl, a halamort d'er vajesté ag en ampir a béhani er guér a Gonstantinopl e oé er pèu quetan ; en eil e oé er patriarch a Alexandri, a béhani en Ilis e oé bet diazéet dré en apostol hag aviélour sant Marc, revé gourhemén sant Pièr ; en drivèd e oé er patriarch a Antioch, é péh léh en doé sant Pièr excelcet de guetan é garg a Bab ; hag er buarvèd e

oé er patriarch a Jérusalem, Ilis péhani e oé bet couduyet, de guetan, dré en apostol sant Jacq, canderhue hur Salvér Jésus-Chrouist.

Mæs ihnelloh ett-hai, ol en Ilis santel catholiq en dès perpet laqueit en escob a Rom, en Tad santel er Pab, e hanhué déja sant Cyrili a Alexandri, ér honcil a Ephès, Tad ha Patriarch er bed ahéh. Ean e zou azéet ar er gadoér santel ar péhani é azéas sant Pièr hetag er fin ag é vuhé. Chetu perac en Ilis abéh en dès perpet hanàuet én-hou er basen ihuellan ag en dinité hag er bouvoér souveræn en dès receuet nonpas ag er honcileu, nag a autorité erbet ag er hed-men, mæs a Jésus-Chrouist ean-memb péhani en dès reit dehou é spécial en alhuéieu a ranteleah en neau, hag en
Matth. XVI, 18. dès laret dehou : « Hui e zou Pièr, hag ar er mein-cé me vâtisson me Ilis. » Dehou-é èl d'er pèn quetan ag en Ilis é teli aboeissein er fidéléd, er ministrèd, er vêlean, en escohèd, en arhescohèd, er batriarchèd ag en Ilis ahéh. Ean e zou gùir Viquél Jésus-Chrouist ar en doar, ha carguet de gondui en Ilis abéh. Un escoh, ur patriarch péhani ne vehé quet davaiet dré en Tad santel er Pab, péhani e refusehé en aboeissanç d'en Tad santel er Pab, ne vehé quet mui a Ilis hur Salvér Jésus-Chrouist, rac ni e hel perpet larèt : « él léh m'é ma Pièr hag en hani e zon deit é houdé, inou é ma en Ilis. — *ubi Petrus, ibi Ecclesia.* »

Chetu enta er rang admirabl en dès Jésus-Chrouist laqueit én é Ilis dré er sacremant a Urh. Ni e huél dré-zé péh quen necessær-é er sacremant-men. Hemb er sacremant a Urh ne vehé quet ministrèd én Ilis, er fidéléd n'ou dehé quet bugulion eid ou hondui. En Ilis ne vehé quet mui ur gompagno-

neah, ne vehé mui én-hi meit caqadur ha direihtèd. Ur gompagnoneah n'en dé quet possibl él léh ma n'en dès chet hanni de gommandein nag hanni d'aboéissein: « Él léh ma n'en dès chet hanni de gommandein, er bobl en hum gollou, emé er Scritur. — *Ubi non est gubernator, populus corruet.* » Mæs mar n'en dès chet a Ilis, ne von quet mui ehué a gompagnoneah ordinær, ne von quet mui a lézen, rag en Ilis e zou mean el lézen ag er bed-men. Prov. XI, 14.
Él-cé hemb er religion, er gompagnoneah ordinær n'en dé quet possibl; er religion n'en dé quet possibl hemb en Ilis; en Ilis n'en dé quet possibl hemb escobèd hag bemb bêlean; en escobèd hag er vélean n'en dint quet possibl hemb er sacremant a Urh. Él-cé er sacremant a Urh e zou él en ahèl ag er religion hag ag er ranteleaheu. N'en dès chet dobér nezé a vout souéhet é hnélèt péguement a sourci hag a boén e laqua en Ilis d'aproquein ha de breparein er ré ag hé bugalé e zisco bout galbuet guet Doué eit hi chervijein, quènt rein dehai en officeu hag er hargueu a béré é tehant hum aquittein. Rac er sacremant a Urh e houlen dispositioneu bras: de guetan, red-é bout ér stad a hræç Doué. Pihue-benac ne vehé quet ér stad a hræç Doué, e receuehé er sacremant, de larèt-é, er bouvoér de rein d'er réral er græceu préciussan, mæs ne receuehé quet græceu aveit-hou, aveit hum aquittein mad ag é garg. D'en eil, red-é en dout un intantion pur ha mad, de larèt-é en intantion de chervijein Doué hag en Ilis, de labourat de salvein en eneaneu, ha nonpas en intantion de zastum danné ha de vout monret guet en dud. Dré valeur, paudmad a dadeu hag a vamen a fameil e bons ou bugalé d'en Ilis dré en intantion-cé.

D'en drivéd, red-é agrén bout galhuet guet Doué. « Hanni, emé sant Paul, ne zeli receu en inour-men, meit en hani e zou galhuet guet Doué. » (Hebr. v, 4.) A vihannoh ne receuér quet er græceu necessær. Hanàuein e brér é vér galhuet guet Doué, pe gonduyér ur vuhé pur, santel ha devot, pe receuér en urheu revé avis ha volanté hugulion en Ilis; pe joeissér ag er gopaptéd necessær, de larèt-é, ag en instruction, ag er sciançhag ag er halitéeu aral péré e zou agrén necessær eit hum aqùittein a gargueu en Ilis én ur fæçon dign ha pourfitabl d'en ineaneu.

— Bout e zou crechénion ér bed-men péré e zisco bout deit ar en doar eid affliein er vêlean e zou cargnet a nehai. Én ur barrœs étal er guér a Vesançon, deu libertin e ré scandal d'er barrœs abéh. Ér Person ag er barrœs-cé e yas de gavouèt ou zadeu d'ou avertissein ag en drong e hrent. Mæs ne oé quet bet digueméret mad. Unan a nehai e oé bet memb divergont erhoalh eit larèt dehou er honzeu-men : « Eutru, hum sourciet ag hou previér, n'hum sourciet quet a mem hugalé, red-é ma hum zivertisson er youanquis! — Mar hou ç'avertissan a fal vuhé hou tnd, e rescondas dehou er bélég guet doustér, men devér em oblij de guement-cé; me zon cargnet a inean hon pautr èl ag hou ç'hani; me zeli enta veillein ar é vuhé, hag hou ç'avertissein : me gonz doh-oh èl ur bugul mad, ha hui ne rescondet quet èl ur brechén. Dihoallet a vout castiet guet Doué, hui hag hou pugalé, p'en dé guir é permettet dehai hum gomportein èl ma hrant. » Mæs en dén-cé, é léh pourfitein ag en avis e oé reit dehou, e vrudas é peb léh ag er barrœs en doé rescondet d'é berson én

ur fæçon ma ne vehé quet het mui deit de rein dehou é aviseu. Èl ma cresqué perpet en disordr ér barrés, ér person e avertissas er fidéled én overen-bred, de zihoal doh er goal scúir ou doé dirac ou deulegad. « Mar hou ç'avertissan, emé er béleg, aveit er gloar dré garanté aveit hou ç'ineaneu; me houér é ma Doué offancet é hnélèt penaus en aviseu e ran a é berh e zou dispriset; ha doujein e hran ma castiehé en disprisanç-cé! » Quentéh arlerh en overen, en tad divergont e gommanças decriein é berson : « Er vélean-cé, em'ean, n'on dès jamæs meit rebreichen de rein d'en dud! mæs ne hra goab a nehai! » En neu libertin, assiset dré ou zud, e dremeinas en dé én davarn, hag ind e hras hoah mui a scandal eid é rang. Mæs Doué e laquas un arrest ar ou buhé criminel. En amzér e oé goleit ha gurunein e hré. En neu libertin e guemeras deu zén youanq aral péré e oé tud a fæçon, hag ind e vontas guet-hai én tour de sônnein er hlehér. Mæs un tarh gurun eahus ou laquas de zischen beannoh eit ma oent crapet. Ind e zischen enta nnan arlerh en aral dré en derguey ag en tour, mæs er gurun ou hélh hag e lah en neu libertin én ur fæçon péhani e zisco spis é ma conduyet dré zorn en Entru Doué : rac, goudé en dont troeit tro-ha-tro d'en tour, er gurun ne hras quet droug d'en hani quetan e gavas én derguey, rac ma oé aviset, mæs ean e lahas en hani e oé én é raug péhani e oé el libertin; ne hras quet droug d'en drivèd, mæs ean e lahas er buarvèd péhani e oé en izélan hag en eil libertin. Open, er gurun e zischen én ilis, e scrap é misq er fidéled mam unan ag en neu zén libertin-cé, hag hi flastr doh er vur ag en ilis hemb gobér drong erbet d'er réral. É

huélèt un dra quen drès-ordinær, ne oé quet possibl refusein a hanaùèt dorn en Eutru Doué ér hastimant-cé. Hag en neu dad maleurus-cé e zas én ur ouilein, mæs rai zehuéhat aveit-bai, de houlen pardon guet ou fersou d'ou dout dispriset é avertissemanteu.

---

## QUENTEL XXX.

### AG ER BRIÉDEREAH.

Genes. I, 27-28. *Masculum et feminam creavit eos, benedixit que illis Deus, et ait : crescite et multiplicamini.*

Doué e groućas en dén hag er voès, e ras dehai é vénédiction, hag e laras dehai cresquet ha poblet en doar.

Arlerh er sacremaut a Urh pébani e ra ministred d'eu Ilis, é hès hoab ur sacremaut aral pébani e sel mad jeueral er bobl crechén, hag er sacremant-cé e zou er Briédereah. Mæs quênt bout ur sacremant, er briédereah e zou bet ul lézeu a natur. Ni e examinou enta hinihue petra-é er briédereah, pihue en dès instituet er briédereah, hag aveit petra é ma bet instituet.

Ni e zeli gout de guetan pen penaus é hès er grechéneah ur stad parfætoh hag eurussoh eid er stad a briédereah, hag er stad-cé e zou er stad a
I Cor. VII, 7. huérbtéd. « Plijét guet Doué, emé sant Paul, ma vebèh ol èl omb, ha ma vihneèh ol guet er burtéd santel ! »

Er stad a huérhtèd e ziloni hun sperèd ag en tregass ag er bed-men, e laqua en inclinationeu ag er hiég de bléguein d'er ræson, e lausq guet hun nean ul liberté antiér de rein he studi de chervij en Eutru Doué, ha de gavouèt ur blijadur hemb par én treu ag en nean. Bihuein ér stad a huérhtèd e zou conduyein ar en doar buhé en ælèd, ha commancein déja joeissein ag en enrustèd ag er hanouis! Mæs er stad-cé, ne vern péh quen excelant-é, ne hel quet bout hani ol en dud. « Peh-unan, emé sant Paul, en dès receuet guet Doné é donæzon particuhér, hennen en ur fæçon, hag henneh én ur fæçon aral. » Ni e zon enta obljet de lonz ag er stad e guemér el lod brassan ag en dud, casimant perpet hemb en hanànein reih mad. I Cor. VII, VII.

« En hani e zimé, emé sant Paul, e hra mad; mæs en hani ne zimé quet e hra guel. » Mæs deustou m'é ma ur stad izelloh eid er stad a huérhtèd, er briédereah e zou ur stad santel, ha Doué en dès-ean gronnet a hræceu précius; er briédereah e zou unan ag er sacremanteu ag el lézen nehué, ha Jésus-Chrouist, aveid er santefiein, ne zisprisas quet assistein én diméen a Gana. I Cor. VII, 38.

En apostolèd sant Pièr ha sant Paul en dès laqueit er brassan sourci d'instrujein er fidélèd ar er vastèd hag er santeleah ag en obligationeu ag er stad-cé. Ind e gomprené péh trezol a hræceu hag a vertuyeu en dehé dastumet er hobl crechen, mar dehé hanàdet erbat ha bihuet revé er santeleah ag er briédereah; ha péh drouguen ha péh maleurieu en dehé tennet ar nehou en disprisang ag er santeleah ag er stad-cé.

I. — Examinamb enta petra-é er briédereah, rac ar en articl-men muyoh hoah eid ar en articleu

aral, er vinç hag er hrim e hel on doué én apparanç ag er vertu. Ne vern péh alliang e zoa ne vérit quet en hanhue a briédereah, nag hi dehé en apparanceu a nehou : n'en dès priédereah meit én hani e hanàu Doué hag en Ilis. Ol en alliançeu aral, ne vern dirac pihue é mant bet groeit, pé dirac er mær, pé dirac en notær, n'en dint meit paillardiah criminel. Ag er sort-cé en hum gav de vout ol en alliançeu péré n'ou dès chet recenet bénédiction en Ilis, nag é vehent het groeit revé el lézen ordinær. Ag er ré-zé é larér « é timéant dirac er mær hag é crevant dirac en notær. » N'en dès chet puissanç erbet ar an doar hag e hel rantein légitim ha mad er péh e gondan en Eutru Doué hag en Ilis. Er Pah Gélas e laré guéharal d'eu ampeleur Anasias : « Deuston ma oh sànet dré hon tinité a drest d'en dud aral, hui e zon neoah sujet d'en escobèd eid ol er péh e sel er fé hag er sacremanteu. É quement-cé ne hellet quet ou laquat de bléguein d'oh; hui-é e zeli pléguein dehai. Eid er péh e sel en treu tamporel, en escobèd e hèli hou lézennen; hui e zeli ag hou tu héli lézenneu en Ilis eid ol er péh e sel er mystérieu santel, rac hé ministrèd hemb quin e zou carguet d'ou disparticin d'en dud. » Eid er péh e sel er briédereah enta, el lézen ordinær e hel réglein maden tamporel en neu briéd; maes en ordrénanceu-cé n'on dès chet pouvoér erhet ar er briédereah.

Er briédereah considéret én-hou é hunan, e zou un alliang léjitim étré un dén hag ur vouès péré en hum ingaj de vihuein èl deu briéd épad ou buhé.

Er briédereah e gompren puar zra : coussantemant a ziabarh en nen briéd, en accord a ziarvaez merchet dré er bonzen, en obligation, el liam pé-

hani za ag en accord-cé, bag anfin en union pé-hani e achihue er briédereah.

Neoah en natur memb ag er briédereah e gonsist él liam-cé pébani e joént volantéieu en neu brièd, hag e lam guet-hai el liberté d'hum zispartiein.

Ni hun nés laret « un allianç léjitim. » Er honzeu-cé e zisq d'omb penaus en ol ne hellant quet hum ingajein ér briédereah. Bont e zon tud de béré lézen Doué ha hani en Ilis ne bermet quet er briédereah; ha mar dunéant én drespet d'el lézennen-cé, n'en dès chet a briédereah; él-cé, dré exampl, er guéront ne hellant quet diméein d'en iguilé betag er bedarvèd pasen; er réral ne hellant quet diméein é rang en ouaid merchet dré en Ilis.

Ni hun nès laret un allianç léjitim étré un dén hag ur voès « péré en hum ingaj de vihuein èl deu brièd. » Dré er honzeu-cé ni e zifforh en ingajemant-men doh ol er marbadeu aral; rac er marbadeu aral dré béré un dén hag ur voès en hum ingaj d'bobér pé de rein un dra benac, n'ou dès chet agrén nitra cumun guet er briédereah.

« Épad ou buhé. » Er honzeu-cé e zisq d'omb penaus el ham ag er briédereah ne hel quet bout torret; ean e bâdon quement èl er vuhé.

Er houssantemant necessær eit hum ingajein dré er briédereah e zeli bout discleriet dré er honzeu, hag er honzen e zeli sellet en amzér presant.

Er houssantemant e zeli bout discleriet dré er honzen : Petra-é er briédereah? Er briédereah n'en dé quet un donæzon hemb quin e bra unan d'en aral, mæs un accord dré béhani en nen en hum ingaj unan é quevér en aral; coussantemant unan a nehai ne vehé quet erboalb : coussantemant en neu e zou necessær; hag aveit discoein er bous-

santemant-cé, red-é impléein ur merch benac a zianvæz : en hani spissan e zon er gonz. Chetu perac er houssantemant e zeli bout disclériet dré er honzeu. Er ré mud hemb quin e hel rein ou houssantemant én ur fæçon aral. Mæs er houssantemant a zianvæz n'en dé quet neoah erhoalh; red-é chué coussantein a galon; er houssantemant a vêg hemb quin ne vehé quet ur gùir coussantemant.

Mæs open, er honzen-cé e zeli sellèt er momand presant. Rac n'en dé qnet question amen ag er promess ag er briédereah; gùr-é en hani en dès promettet d'unan-benac diméein dehou, ne zou obliget de zerhel er promess en dès groeit; mæs anfin er promess-cé n'en dès chet reit droèd erbet dehou : red-é ma vou coussantet ér momand presant. Chetu perac er héleg e houlen guet er ré en hum bresant dehou eit beut diméet : Ha hui e gemér aveit hon priéd léjitim er voès-men, pé en dén-men, amen presant ? Chetu enta er houssantemant péhani e zou necessær eit hum angajein dré er briédereah.

II. — Mæs pihne en dès instituet er briédereah ? Doué ean-memb-é en dès instituet er briédereah ér hommancemant ag er bed. Er Scritur e lar d'omb : « Doué e grouéas en dén hag er voès, é
Genes. I, 27-28. ras dehai é vénédiction hag e laras : « cresqueit ha poblet en doar. » Én ul léh aral, Doué e lar er
Genes. II, 18. honzeu-men : « Ne jauj quet ma vou mab-dén é hunan; groamb dehou ur gaosortès hével doh-t-hou. » Nezé er Scritur e zisq d'omh penaus Doué e grouéas er voès quetan : « Doué e zavaias er housquèd d'Adam, ha durant ma oé cousquet, Doué e dennas unan ag é gaestad, hag e grouas a

guicg, hag e bras a nehi er voès e ras d'Adam en bout é brièd. Doh hi guélèt Adam e laras : Chetu en asquorn a me isquern, hag er hicg a me hicg. Hi e vou hanhuet dré un hanhue queméret a vab-dén, rac hi e zou bet tennet a vab-dén. Chetu perac mab-dén e guittei é dad hag é vam, hag ean a Genes. II, vou fidel d'é voès, hag ind e vou den ér memb 24.
quicg. »

En divis-cé e zisq d'omb é ma Doué-é en dés institutet er briédereah. Hur Salvér Jésus-Chrouist ean-memb en assur d'omb : « Ne hoès chet lennet, em'ean d'er Pharisiénèd, penaus en hani en dés croeit mab-dén ag er hommancemant, en dés crouéet en dén hag er voès, bag en dès laret : « Avoid er ræson-cé, mab-dén e guittei é dad hag é vam, hag ean e vou fidel d'é voès, hag ind e vou Math. deu én ur memb quicg? » Hur Salvér e laqua amen XIX, 4. ar guéneu en Eutru Doué er honzen e laras Adam ; er péh e zisq d'omb é ma Doué-é en doè un inspiret dehou. El-cé Crouéour mab-dén-é en dès institutet er briédereah.

III. — Eit petra en dès Doué institutet er briédereah? Doué péhani a ol viscoah en dès conceuet ag é sustanç é Vab unicq, ingal dehou é peb tra, en dès vennet laquat en dén hag er voès de vout lodèc én é dadeleah éternel. Ean en dès vennet m'en dehé chervijet d'é intantion péhani e zou de gonservein ha de gresquein an dud ar an doar. Ha pihue-benac e ya énep d'en intantion-cé, e héh énep de Zoué hag e za de vout ur mulrér.

Dré er péh e zamb a larèt ag er briédereah, ni e hal déja guélèt ahoel er squèd ag er vrastéd hag ag er santeleah a nehou. Pèl doh er hrechén er chonjeu vil, er garanté disordr hag éneval. Er san-

timanteu-cé ne hellant quet bout é calon ur hréchén, croaidur d'un Doué a santeleah. É chonjeu é zeli hum santein ag en uohlanç ag é hannediguesh, ag er santeleah ag é garactoér, ag er hasen a inour de béhani é teli bout sauet un dé. Lausquet guet el lonnèd hemb ræson en inclinationeu vil. N'en d'oh-hui crouéet doh limaj en Entru Doué? Ne hoh-hui receuet ur ræson, ur sqnênd-vad, ha requis e vehé larèt d'oh er péh e laré déja er roué profet
Ps. XLVIII, 21. « Mab-dén, em'ean, gronnet a inour dré é groueour, n'en dès chet vennet comprenein, ean e zou di-chennet é rang el lonnèd hemb ræson, hag ean e zon deit de vont hanval doh-t-hai. » Ind e hel quemér aveit-hai er honzeu-cé, ol er ré péré e jom ag er briéderah hemb respet, hemb avistèd, hemb honestis, ha péré ne hnélant én-hon meit contantemant en inclinationen méhus. Distroamb hun deulegad ag en dud divergont-cé, ha hun, crechénion, ne hret quet èl-d'hai, ha ne bermettet quet jamæs dirac-oh ou diviseu sot; mæs chaerret quentéh ou hêg dehai dré hou tisprisanç.

Er briédereah, trugaré Doué, n'en dé quet un dra quer vil èl ma vennant el larèt. Er briédereah e gonsist a natur él ham sacret péhani e joént calonen, volantéien en neu hriéd, hag er hriédereah e bel bont, é gùrioné, hemb en implé a nehéu. Hun quetan quérent, ér stad a innoçanç, e oé, é gùrioné, joéntet dré er briédereah, ha neoah ind e gonservé ou guèrhtèd. En allianç pur ha santel péham e zou bet étré er Hnérhiés glorius Vari ha sant Jojeb e zon hoah un testoni crihuoh a guement-cé. Ind e zou bet ar un dro ur sciir ag er priéden santel, hag er scùir ag er guèrhtèd. Guet a dud en dès héliet, ér briédereah, er scùir santel-

cé, hag en dès bihuet ê eu æléd ar en doar! Hama, hui péré e zou ér stad-cé, hihuet ahoel ê gúir grechénion hag ê hugalé er sænt.

Dœr ré péré e vou hum ingajeiu ér stad-cé me larou quement-men : Hâ hui e veu bout eurusoh eid un anfin a dud e zou bet én hou rang, a béré é cleuamb bamdé en hirvoudeu hag er hlemmeu ? Comprenet erbat er gonséquanç ag eu ingajemant e vennet quemér ; ne héhet quet avis hou fal inclinatioueu ; héhet er sclærdér ag er fé ; ha mar dé er fé-é hou condui, n'hou pou quet jamæs quæ d'hou pout iu héhet. Chelcuet quêntoh er péh e lar er Sperèd-Santel dré er roué profæt : « Eurus, em'ean, en hani e zouj en Eutru Doué hag e guérh én é henteu ! rac ean e zaibrou er fréh ag é labour, ean e vou eurus, ha quement trà e zei dehou de vad ; é voès e vou èn é dy él ur resinen frêhus, hag é vugalé e vou tro-ha-tro d'é daul él plantennen olived. Æl-cé é vou heniguet pihue-benac en dès doujanç Doué. » Ps. CXXVIII.

Lareiu e hrér peneus é vihué gûéharal ur hrechén péhani e houlenué bamdé guet Doué er hræç d'hanâuein peneus é hellér hihueiu eurus ér stad santel a hriédereah. Hama, un dé ean e huélas tri æl. Unan a nehai e .oé ar é zechim, hag e laré : « Me sàu men deulegad trema en neán a béhani é tæ d'eun er salvedigueah. » En eil, ur bâle én é zorn, e doulé en doar guet poén, de glasquein gouriad ; en huis e zviré a zoh é dâl, hag ean e laré : « Hui e zaibrou hou para doh en huis a zoh hou tâl. » En drivéd e zastumé er gourtad-cé én ur banner, hag ean e laré : « Er péh e hoarnér a nebedigueu e achihue donnêt de vout un trezol ; » ha nezé ean e gassé el iezeu-cé d'en ty é péhani é

chomé en tri æl. Hama, en histoér-men e senefi penaus, aveit gobér tyegueah mad, é teher pedein, labourat, ispergnein, ha bihuein guet en éguilé é peah hag é caranté èl en æléd.

---

## QUENTEL XXXI.

### AG ER SACREMANT A BRIÊDEREAH

Ephes v, 32. *Magnum est hoc sacramentum, ego autem dico in Christo et in Ecclesiâ.*

Er sacremant-men e zou bras, me ble é Jésus-Chrouist hag en Ilis.

Er briédereah n'en dé quet hemb quin ul lézen a natur instituet dré en Eutru Doué, hur Salvér Jésus-Chrouist en dès-ean laqueit de vout ur sacremant. Ean en dès vennet stáguein doh er hontrat quetan er græceu préciussan. Dré-zé er briédereah e zou deit de vout paudmad dignoh ha santelloh hoah eid é raug; bag é intantion e zou ehué paudmad ihuelloh. En effèd, Doué en doé instituet er briédereah eit conservation ha muedigueah en dud ar en doar; ha Jésus-Chrouist en dès-ean laqueit de vout ur sacremant de rein d'er güir Doué ha d'en Ilis ur bobl a serviterion fidel dessàuet él lézen a grechéneah.

Jésus-Chrouist e zou priéd en Ilis. Ean en dès hum joéntet doh-t-hi én ur fæçon forh sterd, hag ean en dès aveit-hi ur garanté ne hel quet bout diviset. Hama, ean en dès vennet rein d'omb ur

symbol ag en allianç mystérius-cé; chetu perac ean en dès santefiet en allianç naturel étré en dén hag er voès. Er sacremant a Briédereah e zon enta el limaj a allianç hur Salvér guet é Ilis. Er Scritur e zégass liès chonj d'omb ag er huirioné-cé. Nitra calonussoh, hag e senefi guel er péh e zon d'antand eid er symbol-cé. Ag ol el hamou péré e joént en dud étré-z-hai, n'en dès chet hanni stertoh eid er briédereah. Chetu perac Jésus-Chrouist en dès-ean choéjet èl er scùr ag er garanté en dès eid é Ilis, hag er briédereah e zou deit èl-cé de vont èl ur figur a garanté un Doné aveid en dud.

Ni e ya d'examinein hinihue er briédereah èl sacremant; ni e huélou dirac pihue é tehér er recen; péh graceu e ra d'er ré er receu guet en dispositioneu requis; hag anfin ni e huélou guet péh dispositionen é tehér er receu.

I. — Er briédereah e zou ur sacremant péhani e santefi en allianç léjitim étré en dén hag er voès, e ra dehai er hræç de vihuein santélemant ér stad-cé, ha de zessàu ou bugalé revé el lézen a grechéneah.

Er briédereah e zon ur gùir sacremant. En Ihs en dès perpet credet hag ansaignet er huirioné-cé. Chetu amen er péh e lar en apostol sant Paul: « En dén e zeh cârein é voès èl é vampreu prop; én ur gârein é voès, ean hum gâr ean-memb. Ephes. v, 28.
Hama, hanni n'en dès câz doh é vampreu, mæs ean ou mâg hag ou diffrai, èl ma hra Jésus-Chrouist é guevér é Ilis; rac ni e zou er mampreu ag é gorv, tennet ag é guicg hag ag é isquern. Chetu perac mab-dén e guitte é dad hag é vam, hag ind e vou deu én ur memb quicg. Er sacremant-men e zou bras, me lar é Jésus-Chrouist hag én Ilis. » Re-

merquet mad er honzeu-men : « Er sacremant-men e zou bras. » Sant Paul e gonz èl-cé ag er briédereah ; ean er galhue ur sacremant, de larèt-é er merch ag un dra sacret. Ur merch a betra ? ean é zou er merch sacret ag el ham santel péhani e joént Jésus-Chrouist doh é Ilis. Hag en apostol e isplig er honzeu-cé : « Él m'é ma Jésus-Chrouist er pèn ag en Ilis, èl-cé en dén e zou er pèn ag é voès ; hag èl m'en dès Jésus-Chrouist càret é Ilis, hag en hum roit aveit-hi, èl-cé chué er priéd e zeli càrein é voès, hag er voès e zeli càrein hé priéd, hag eboeissein dehou èl ma aboeis en Ilis de Jésus-Chrouist. »

Open, er briédereah e seneñ hag e ra er hræç : ean e zou enta ur sacremant. « Jésus-Chrouist, emé er boncil a Drant, Jésus-Chrouist péham en dès instituet ol er sacremanten, en dès méritet d'omh dré é Bassion er hræç péhani e ra hé farfetion de garanté naturel er priédeu, e hra ma ne hel quet bout torret er briédereah, hag e santeif en ueu briéd. » Ha nezé er boncil e zisclèri quement-men : « Pihue-bonac e larou penaus er briédereah n'en dé quet én effèd hag é guirioné unan ag er seih sacremant ag el lézen nehué, mæs e larou é ma bet invantet dré en dud, ha ne ra quet er hræç, revou milguet. » Er briédereah e zou enta ur guir sacremant.

II. — Red-é receu er sacremant-men é presanç deu pé tri test, guet Person unan ag en neu barh e vèn hum aliein, pé guet ur béleg aral carguet ag e berh pé a borh en escob d'ou æredein. En testeu e vé galhuet evit discoein penaus en neu barh e guemér, a galon vad, en ingajemant dirac Doué, dirac en Ilis, dirac en dud, de vihuein quévret èl

neu briéd durant ou buhé; er béleg e ra dehar bénédiction en Ilis én ul larèt : « Mé hou joént, mé hou unné é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. *Amen.* » Ingajemant en neu briéd e zou scrihuet é ranteleab en nean; diar nehou é veint jujet, ean e vou ou bonheur pé ou hondannation, revé ma veint bet, pé ma ne veint quet bet fidel dehon.

III. — Er sacremant-men, pe vé receuet guet en dispositioneu requis, e ra d'en neu briéd tair græç principal : er hræç d'bum santefiein én ou stad, er hræç de zessàu ou bugalé èl gùr grechénion, bag er hræç de vibuein quevret épad ou buhé.

1° Er hræç d'bum santefieın én ou stad, dré er brassan léaldèd é quevér en Eutru Doué, ha dré er pratiq ag en ol vertuyeu. Er sacremant e bura er garanté en dès en neu briéd aveid eu éguilé, hag e hra e nehi ur garanté pur, santel, dalhabl, hanval doh en hani en dès bur Salvér Jésus-Chrouist é quevér é Ilis; ur garanté pur pébani e bélla guet hirris doh er péb e offanç Doué, hag e zong en neu briéd de vihuein guet honestis, guet avistéd, èl bugalé er sænt, èl bredér hur Salvér Jésus-Chrouist hag bériterion en nean. « Ni e zou bugalé er sænt, Tobi. VIII, 5.
e laré Tobi d'é voès Sara, ne hellamb quet bibuein èl payannèd péré n'hanàuant quet Doué; » caranté santel péhani ou laqua d'andur guet ur sperèd a fé er misérieu ag ou stad; caranté dalhabl péhani ou laqua en eil hag éguilé d'escusein ou sieu, d'hum andur guet patiantèd, ha de gandalhein doh er promesseu santel ou dès groeit d'en éguilé dirac en autér. Er hræç-cé enta e hra d'en dén cârein é voès, hi respettein, hag bi zrettein nonpas èl ur sclavès hag ur bouchon, mæs él é gansortès, èl un

dra santel hag mourabl. Er hræç-cé e laqua ehué er voès de gârein hé friéd, d'er respettein, d'aboeissein dehou ér péh e zou just ha dehet, de laquat ranjemant hag honestadur én hé zyegneah. En ur guir, er péh e zeli er voès gohér aveit derhel er peah én hé fameil e zou pedein, bout sourcius ag hé fameil, andur guet patiantèd ha tàuein.

2° Er hræç de zessàu on hugalé èl guir grechénion. Er hræç-cé e hra d'en tad ha d'er vam sellèt ou hugalé èl ur vénédiction e daul en Eutru Doué
I Tim. II, 15. ar nehai. Sant Paul e lar d'omb penaus er voès « e vou salvet dré er vugalé e laqua ér hed-men, mar dalhant mad doh er fé ha doh er religion. » Er sourci de zessàu er vugalé e sel en tad querclous èl er vam, mæs e sel drest peb tra er vam a fameil. Hi e zeli enta quemér soign a nehai guet doustér, guet patiantèd, guet couraj, ha veillein ar nehai.
Eccli, VII, 25. « Mar e hoès hugalé, emé er Sperèd-Santel, instrujet-ind, ha laqueit-ind de bléguein ag en onaid tinéran. » En tad hag er vam a fameil e zeli sellèt ou hugalé èl un trezol précius en dès laqueit Doué étré on deourn, un trezol a béhani é houlennou cont un dé. Ind e rescondou aveit-hai, goaid aveit goaid, inean aveid inean, buhé aveit buhé. Ean e
III Reg. XX, 39. lar debai : « Goarnet mad er hroaidur-men, ha mar hum gol dré hon faut, hon ç'inean e rescondon aveid é inean. » Er honzen-cé e sel buhé er borv querclous él huhé en inean. Ind e zeli enta dihoal a hobér droug d'on hugalé revé er horv ha revé en inean, respettein ou deulegad hag on discoharn, hag én on fresanç, dihoal doh ol er péh e hellehé bout ur fal scùir aveit-hai.

3° Er hræç de vihuein quevret épad ou buhé. El liam ag er briédereah étré er grechénion ne hel

bout torret meit dré er marhue ; a vihannoh er fameil ne vehé quet possibl, ne vehé quet possibl dessauein er vugalé. Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès vennet ma en dehé dalhet el ham-cé quement él buhé en dén pé er voés : « Mah-dén, em'ean, ne zeli quet dispartiein er péh en dès Doué joéntet. » Hag én ul léh aral, ean e lar hoah : « En dén e gùitta é voés hag e guemér un aral e zou aoultrér, hag er voés e gùitta hé dén hag e guemér un aral e zou aoultrérés. » Mæs en obligation-cé e za liès mad de vont forh ponnér ; hama, er sacremant receuet guet en dispositioneu necessær e ra er hræç de zerhel doh en obligation-cé guet couraj ha guet patiantèd.

Math. xix, 6.

Marc. x, 11-12.

Mæs Doué ne ra quet er græceu-cé d'er ré ne receuant quet er sacremant guet en dispositionen necessær. Arlerh er guetan communion, n'en dés nitra a vrassan conséquanç eid er choéj ag er stad a vuhé. A-nehou é ta bonheur pé maleur en dud ér bed-men. Ha neoah, dré ur folleah péhani ne hel quet bout comprenet, n'en dés chet nitra hag e hrér hinihue guet bihannoh a soign.

IV. — Er guetan disposition eid antréein ér stad a briédereah, e zou héli volanté Doué. P'en dès Doué hun hrouéet, ean en dès choéjet peb-unan a han-omb eid ur stad a vuhé. Mar quemeramb er stad a vuhé de béhani é omb galhuet guet Doué, Doué e ra d'omb græcen particuliér revé er mesul ag en obligationeu hun nés ér stad-cé, ha mar caramb pourfitein ag er græceu-cé, hun salvedigueah e vou én assuranç.

Mæs en hani e antré én ur stad énep de volanté Doué, ne hel quet bout eurus ér stad-cé, rac n'en dou quet er græceu particuliér e oé deliet dehou.

Ean e vou èl ur mampr diléhet péhani e anduron hag e laquou er mampreu aral d'andur guet-hou. Condnyein ur vuhé mad ha crechén épad er youancquis, goulennein bamdé guet Doué, èn ur hollér bamdé un œvr mad benac én intantion-cé, er hrac d'hanàuein é volanté, quemér avis tud a zonjanç Doué, dischennein a zevri én dondèd ag hur houscianç hag examinein erhat é péh stad é ma ressaul gohér er salvedigueah revé en dispositionen e santér : chetu er moyand ordinær d'hanàuein volanté en Entru Doué.

En eil disposition eit receu er sacremant a briedereah e zou er burtèd a intantion. Péh intantion é zeli en dout en hani e zimé ?

Er gnetan ræson mad e hel dougueiñ un dén de guemér er stad-cé a vuhé e zou en espéranç de gavouèt ur secour ér poénieu ag er vuhé-men, hag er hluhnéden ag er gouhoni. Pe grouéas Doué er voès, ean e veuné reiu d'Adam ur gansortès, un eil hanval doh-t-hon.

En eil ræson mad e zou en espéranç de lezel tud é houdé, nonpas hemb quin eit bout héritérion ag er fortun hag ag en danné, mæs drest peb-tra eit rein de Zoué ha d'en Ilis serviterion fidel. Chetu er péh e gonduyé er batriarchéd, èl m'en disq d'omb er Scritur. En arhæl sant Raphaël, aveit disquein d'en dén youanq Tobi er moyand de feahein en diaul, e laras dehou : « Me ziscoei d'oh ar péré en dès en diaul pouvoér. En diaul en dès pouvoér ar
Tobi, VI, 16-22. er ré e antré ér briédereah hemb ou dont Doué dirac ou deulegad hag én ou halon, er ré ne chonjmeit ér hontantemant ag ou goal inclinationeu, èl el lonnèd péré n'on dès chet a ræson..... Ne hret quet hui él-cé. Diméet eit hou pout fameil, hag

nonpas dré hoal inclination, ha hui e vou lodéé ér vénédiction en dès Doné promettet de vugalé Abraham. »

En dairvèd ræson mad e zon en espéranç de gavonèt ur remèd d'er goannedigueah.

É rang er péhéd originel, ér stad a innoçanç, ne oé quet a hoal inclinationen. Pe vennas mab-dèn hum revoltein énep de Zoué é gronéour, er hicg, é castimant ag er péhèd, en hum revoltas énep d'er ræson. Hag a hondé, pihne-benac ne sant qnet er houraj de feahein é squênden, e hel clásquein er remèd d'é hoannedigueah ér briédereah, eit parat doh er péhèd. Chetu perac sant Paul e laré d'er grechénion ag é amzér « é oé gùel dimécin eit bihuein ér péhèd. » I Cor. vii, 9.

Chetu er ræsonien principal péré e hel dougucin en dud de guemér er stad-cé a vuhé. Red-é enta dihoal a antréein ér stad-ce, dré intérès, aveid argand; quement-cé e vehé gobér ag ur hontrat santel ur marhad diavis, en argand hemb qnin ne hel quet gobér houhenr en dud; gùel-é bihannoh a argand, ha paudmad a vertu.

En dairvèd disposition hemb péhani ne receuér quet er græcen ag er sacremant, e zou er stad a hræç Doué. Pihue-henac en dès en hardéhtèd de receu er sacremant-men ér stad a béhèd marhuel en hum rant cablus ag ur sacriléj horribl. Red-é enta, en déieu quént, dihoal doh ol er péh e hellehé offancein Doué, gobér pedenneu gredussoh hoah eid é raug, ha tostat guet dispositioneu santel d'er sacremant a hénjen ha d'er sacremant adorabl ag en autér. Dré valenr, en dimégnen e vé groeit bermen guet quement a drous, a safar hag a scandal, ma touj er bélég permettein d'en dud youanq

commnniein en dé-cé, a balamort d'en ancoéha é péham é vihuant ag en Entru Doué épad en dé. Un anfin a dud e oul durant ou buhé, rac n'ou dès chet hum zisposet én ur fæçon janjabl de receu er sacremant-men. Mæs quement-cé ne zégass quet en avistèd nag er furnæz d'er réral!

Ur mæstr gùiraour ag el Loraine e vennè gobér én é dy fest-ærèd unan ag é hoéresèd péhani e zimée d'ur habitæn guernadér. Ean e laras enta d'é vam couviein en dud hi dehé caret, ean ag é dit er doé conviet un tri-uguênd benac a dud. É vam e laras dehou é vehé bet janjaploh couviein bihannoh a dud, ha gobér muyoh a vad d'en dud peur; ean e hedaa é vam de gavouèt mad er péh en doé groeit. Hi e gavas mad quement-cé, hag en dé ag en ærèd hi e zaa hemb quin guet er ré nessan ag é famell; hag hi e oé bet forh aouéhet pe ne huélas quet é arrihue en nombr bras a dud e oé bet annoncet dehi. « Arhoah é teint, » e oé bet rescondet dehi. Én efféd, en trenoz hi e huélaa é arrihue a guement tu e oé bandennen tud peur péré e oé bet pedet dré er mæstr ag en ty. Ind e oé bet conduyet én ur sâl vras é péham é oé aprestet ul leign vras aveit-hai. Dirac peb-unan en hum gavé ul livr bara hag ur vonteillad gùin. P'en doé peb-unan quemérot é léh, er person e laras er *benedicite*; nezé er mæstr hag er væstrès ag en ty, en neu zén youanq, hag ol en dud aral ag er famell en hum bresantas peb-unan guet é bladad én é zorn de rein d'er ré peur er bihuanç e oé bet aprestet dehai; hag ind ou chervijas guet er brassan lehuiné. Ind e gommançàs annoncein d'er guem tud-cé é permettent dehai cassein d'ou famell ol er péh en dehé chomet ar ou lerh, er bara, er hig, er gùin, er

bonteilleu, er pladen, el loaien, er fourchetten. Ur blijadur e oé guélèt er gueih tud-cé accustumet de vihuein guet bara séh, é pourfitein ag el leign e oé chervijet déhat guet quement a larganté. Pe oé achihue ou fréd ha laret er græç, peb-unan e yas *quit* én ur gassein guet-hou er péh en doé goarnet aveid é famell. Arlerh er ré-zé, ol er ré peur aral péré en hum bresantas e receuas ehué peb-unan un alezen jaujabl. En dé-cé ne vezé cleuet é peh léh tro-ha-tro d'en ty-cé meit conzeu a vénédiction hag a drugairé. Mar dès én dimégneu aral, e lar en hani en dès scrihuet en histoér-men, mar dès én dimégneu aral ınyoh a drous, a safar hag a scandal, hag ean e hel bout én-hai un dra-benac joéiussoh, eurussoh eit quement-men? Hà Doué e refusehé a durul é vénédiction ar un allianç commancet én ur fæçon quen agréabl dehou? Plijét guet Doué enta ma chervijehé er scùir-men de chanjein er joéieu fal ag en dimégnen é œvreu péré e vehé jaujaploh de dud hag e héli el lézen a grechéneah?... *Amen.*

---

## QUENTEL XXXII.

### AG EN AMPÊCHEMANTEU AG ER BRIÉDEREAH.

*Magnum est hoc sacramentum, ego autem dico in Christo et in Ecclesiâ.* Ephes. v, 32.

Er sacremant-men e zou bras, me lar é Jésus-Chroutst hag én Ilis.

Ni hun nès laret peuaus er briédereah e zou un allianç léjitim étré un dén hag ur voès. Hama, avelt

bout léjitim, er briédereah e zeli bout libr a bep sort ampêchemant. Chetu perac quentéh él ma hès ur promess a briédereah étré hé bugalé, devér en Ilis e zou examinein mar dès ampêchemanteu énep d'en alliang-cé. Aveit quement-cé é vé groeit er bannen dré dair guéh, durant tri sul pé tri dé gouil. P'en dès ur ræson léjitim, é vé dispancet a unan pé deu ag er banneu-cé; mæs hemb dispanç, n'en dé quet permettet æredein é rang en tri bann. Pihue-benac e hanàn un ampêchemant énep d'en alliang anooncet, e zou oblijet d'en disclériein idan boén a béhéd marhuel, na ne vehé quet a barræs er ré e ven hum aliein. Ar en articl-men ur anfin a dud en hum dromp, pé quêntoh ind e glasq trompein en Ilis. Ind e hanàu ou dès ampêchemanteu, ha n'ou disclériant quet; ind hum bresant de receu er briédereah guet en ampêchemanteu-cé; hag a pe ne vant quet disoleit, ind e grèd é ma mad ou hondition. Hama, ind hum dromp a vras: dirac Doué ha dirac en Ilis, n'en dint quet diméet. En ampêchemanteu ou doé en dès parreit doh-t-hai a receu er sacremant, hag ind e vihue ér stad a zannation. Ni e ya enta de gonzein hiniue ag en ampêchemanteu ag er briédereah; ni e huélon mar en dès en Ilis er bouvoér de laquat en ampêchemanteu-cé, ni e huélou nezé pet sort ampêchemant a zou, hag anfin ni e examinou petra e senefi er cérémonieu e hra en Ilis eid er sacremant a briédereah.

I. — En Ilis en dès er bouvoér de laquat en ampêchemanteu-cé. Er briédereah e zou ur sacremant; ean e zon enta idan pouvoér en Ilis. Chetu perac é ansaignér, él un articl a fé, penaus en affærieu ag er briédereah e zeli bout jujet dré en Ilis péhani e

hel ehué laquat ampêchemanteu de zihuen ne vou receuet er briédereah, pé d'en torrein mar vé receuet énep d'hé lézennen. « Pihne-benac e laron, emé er boncil a Drant, penaus en affærien ag er briédereah ne sellant quet er ré e zon juj én Ilis, revou miliguet. Pihne-benac e larou penans en Ilis n'hi dès chet gnellet laquat ampêchemanten de dorrein er briédereah, pé en hi dès hum drompet é quement-cé, revou miliguet. » En Ilis enta, hag en Ilis hemb quin en dès er bouvoér de laquat ampêchemanteu énep d'er briédereah. El lézen ordinær e hel réglein er péh e sel madeu tamporel eu neu briéd, mæs el lézen ordinær ne hel quet hi dout pouvoér ar er sacremant; ne hel quet enta torrein er briédereah; er bouvoér-cé e sel en Ilis hemb quin.

II. — Bont e zon ampêchemanteu a zeu sort : lod a nehai e dorr agrén er briédereah; lod aral e zihuen hemb quin ne von receuet, én ur fæçon ma ne hellér quet receu nezé er briédereah hemb péhèd marhnel; mæs neoah ne dorrant quet er briédereah.

Hellein e hrér dispartiein é tair loden en ampêchemanteu péré e dorr er briédereah.

Er guetan loden e gompren ol er ré péré e hra ma n'en dé quet libr erhoalh er houssantemant requis eid er briédereah.

De guetan pen, er mauq ag en ouaid pé ag er ræson necessær. É jeneral en Ilis ne receu quet de zimécin er bantrèd é raug en ouaid a bnarzéc vlai achihne, hag er merhèd é raug en ouaid a zeuzéc vlai achihue. Én hun bro-ni ne vé recenet de zimécin meit er bautrèd péré en dès trihuéh vlai achihue, hag er merhèd a buembzéc vlai achihne.

En Ilis ne receu quet ehué de ziméein er ré péré n'ou dès chet ou ræson, rac ne hellant quet rein er houssantemant necessær.

D'en eil, en Ilis e dorr ehué er briédereah dré vanq a goussantemant, p'en hum drompér ar en hani de béhani é vennér diméein, èl ma arrihuas guéharal guet Jacob de bébani Laban e ras é verh conhan Lia, é léh é verh youanquan Rachel en doé goulennet guet hon.

D'en drivèd, en Ilis e dorr ér memb fæçon er briédereah dré vanq a goussantemant, pe vé unan ag en nen barti palaforcet de ziméein énep d'é volanté.

Aveid er memb ræson, en Ilis e dorr er briédereah, p'en dès nn dén scrapet ur verh a visq hé znd de ziméein dehi énep d'hé volanté ha de volanté hé zud. N'hi dès chet nezé el liberté necessær eit coussantein d'er briédereah. N'en dé quet diæz hanàneìn aben-caer guet péguement a avistèd hag a furnæz é ma bet laqueit en ampêchemanteu-cé.

En eil loden ag en ampêchemanteu péré e dorr er briédereah e gompren ol er ré péré e za a certæn liameu dré héré é vér déja dalhet pé ag ingajemanteu déja queméret é raug.

De guetan pen, el liameu ag en natur hag ag er goaid. Ël-cé étré er guérent ag el linen creis ne hel quet bout jamæs priédereah. Aveid el linen costiec ne hel bout priédereah meit ér mæz ag er bedairvèd pasen. Ël-cé er guérent péré e zou comprenet ér pnar rum tud quetan ne hellant quet diméein d'en éguilé hemb dispanç, hag en dispanç-cé ne zeli quet bont goulennet hemb ræsonnen jaujabl.

Open en næstéd ag er goaid, en Ilis e hanàu en

næstèd spirituel, hag e laqua ampêchemant étré én hani en dès bâdéet ag un tu, hag en hani bâdéet ag en tu aral, étré er péræn hag er véræn ag un tu, hag en hani bâdéet ag en tu aral; étré er péræn hag er véræn ag un tu, ha tad ha mam en hani bâdéet ag en tu aral; hag anfin étré en hani en dès bâdéet ag un tu, ha tad ha mam en hani bâdéet ag en tu aral.

En Ilis e hanàn hoab en næstèd péhani e za ag el lézen. El-cé en hani e guemér dirac el lézen unan-benac de groaidur, e za de vout, dirac e lézen, car d'en hani en dès queméret de groaidur; ha bont e zou ampêchemant, eid er briédereah, étré en hani en dès queméret ag un tu, hag en hani queméret de groaidur hag é vugalé ag en tu aral; étré en hani queméret de groaidur ag un tu, ha bugalé en hani en dès-ean queméret ag en tu aral; étré en hani queméret de groaidur ag un tu, ha priéd en hani en dès-ean queméret ag en tu aral; hag anfin étré en hani én dès queméret de groaidur, ha priéd er hroaidur queméret-cé ag en tu aral.

Ol en ampêchemanten-cé e zou bet laqueit guet paudmad a avistèd hag a furnæz.

En eil ham péhani e dorr er briédereah e zou el ham péhani e za ag er rô solannel a burtèd én un urh a religion hanàuet dré en Ilis, pé ag un urh sacret recenet dirac en Ilis. Er ré ou dès queméret en ingajemanten-cé e zou consacret de Zoué aveit jamæs, ha ne hellant quet dunéein.

En drivèd ham péhani e harz er briédereah e zou el ham péhaur e za ag er hueg. Comprenet erhat. De guetan, en hani e zou bet diméet hag en dès bihnet ér stad a briédereah guet é voès, pé

mar dé er voès-é, guet hé dén, e zou daibet dré el liam é quevér er priéd aral, tré ma vahuou, ha ne hel que hum ingajein ér briédereah guet un aral. D'en eil, hui e zou bet diméet, ha hui e zou doit de vout intan pé intanvès; a halamort d'el liam-cé péhani e zou bet étré hon moès ha hui, pé étré hon tén ha hui, ne hellet qnet hemb dispanç diméein d'unan a guérent hon moès pé hon tén ér bedairvèd pasen quetan ag en næstèd. Open, en hani en dehé abuset ag ur voès é raug bout diméet, ne hel quet hemb dispanç diméein d'unan car d'er voès-cé én dihue hasen quetan ag en næstèt; nag er voès abuset-cé ne hel quet chué hemb dispanç diméein d'unan car d'en dén-cé én dihue hasen quetan ag en næstèd.

Anfin, ur bnarvèd liam péhani e za ag er promess a briédereah groeit é fâç en Ilis. En Ilis e laqua ampêchemant a honestis publiq étré en hani en dès groeit er promess-cé ag un tu, ha quérent en hani de béhani en dès groeit er promess-cé ag en tu aral; mæs eid er guetan pasen hemb quin. Él-cé en hani en dès groeit er promess-cé d'ur voès ne hel quet, hemb dispanç, diméein de hoér, pé de vam, pé de verh er voès-cé; hag er memb tra, er voès en dès groeit er promess-cé e hel quet, hemb dispanç, diméein de vrér, pé de dad, pé de bantr en hani de béhani he dès groeit er promess-cé a briédereah é façen Ilis. Mæs ind e hel hemb dispanç diméein d'er guérent aral pêlloh eid er guetan pasen, goudé m'ou dès torret er promess ou dès groeit d'en éguilé.

En dairvèd loden ag en ampêchemanteu péré e dorr er briédereah, e gompren ol er ré péré e za a certæn sieu contrel d'er briédereah.

De guetan, er sieu naturel a gorv péré e barra

doh en obligationeu ag er briédereah, hag en hanhuein e hrér en diguellet.

D'en eil, er si péhani e za ag er religion. Ur brechén ne vé quet receuet de zimécin guet ur payan, un Turk, pé ur Juiff. En Ilis ne ven quet ag er sort diméigneu-cé péré e laqua salvediguéah er brechén ér brassan danjér.

D'en drived, er si péhani e za ag er fal gomportemant. Él-cé deu zén e gommet eu aoultr hag e bromet diméein d'en éguilé pe veint libr d'er gobér. En Ilis ne bermet quet er sort diméigneu-cé. Hi ou fermet hoah bihannoh, mar dès unan ag en neu aoultrér secouret de varhue er priéd aral; anfin, p'en dès un dén hag ur voès complodet énep de vuhé er priéd léjitim guet en intantion de zimécin d'en éguilé, ha n'ou dehé quet commettet er péhéd a aoultr, en Ilis n'ou receu quet de zimécin d'en éguilé.

Anfin en Ilis e dorr en diméigneu péré n'en dint quet bet groeit ér fæçon merchet dré en Ilis, de erèt-é é presanç Person unan ag en neu barti, hag é presanç en testeu. Quement-cé e hanhuér diméein é cuh énep d'el lézen.

Chetu en ampêchemanteu péré e dorr er briédereah, pe vé credet er receu é raug bout dispancet a nehai.

III. — Mæs bout e zou eliué ampêchemanteu péré ne dorrant quet, mar caret, er briédereah, mæs péré e zihuen ne vou receuet idan boén a béhéd marhuel.

Er ré e zeliér hanàuein drest peb-tra e zou, de guetan, en empêchemant ag en emzér; èl-cé en Ilis, hemb dispanç, ne recen quet en diméigneu, ag en Avènt betag en dé ag en Epipham, nag a

Verhér el Ldu betag sul Qnasimodo. En Ilis ne gav quet janjabl ma vou groeit festeu ha leignen én un amzér péhani e zeli bont consacret d'er beden ha d'er bénijen.

D'en eil, en hani en dès groeit d'unan er promess a briedereah é fâç en Ilis, ne vou quet ehué receuet de zimèein d'un aral, que n'en don torret én ur fæçon janjabl er promess en dès groeit. En Ilis e ven ma von respettet er promessen.

D'en drivèd, en hani en dès groeit de Zoné er rô simpl a burèd, pé er rô de chom hemb diméein, ne bel quet ehué, hemb dispanç, receu er briédereah; ha mar er receu ean e béh marhuélemant. Er promessen groeit d'en dud e oblij é conscianç; a vrassoh ræson er promessen groeit de Zoné.

D'er bnarvèd, er briédereah guet en huguenaudèd e zou ehué dihuennet grons. En Ilis en dès hiriss doh er sort diméignen-cé, rac ind ou dès er gonséquanç malenrussan eid er salvedigueah. Pe ra en Ilis dispanç, n'er groa meit guet er promess güir ha reih ma vou dessânet er vugalé ér religion catholiq, ha ma vou libr er barti catholiq de bratiquein é religion; ha memb nezé hi e refus hé bénédiction d'er ré e zimé èl-cé; er bélêg e assist bemb quin èl test, hemb hanni ag er cérémonien ag en Ilis. Un diméen er sort-cé e zou hanvaloh doh un interrémant eit doh ur fest; en Ilis e ouil ar er diméignecé, ha ne vou quet rein dehai nag hé bennoh nag hé malloh.

Anfin en Ilis e gondan en diméignen e hra er vugalé a fameil bemb coussantemant ou zud. Er respet hag en aboeissanç e zeli er vugalé d'ou zud, e houlen ma n'hum ingajeint ér briédereah péhani e zou en affær en hani a vrassan conséquanç ag er

vubé, meit guet consantemant er rê de béré é teliant tout. Hag amen el lézen ordinær e zon accord guet lézen en Ilis. Él ma vehé un tad hag ur vam diræson, pe vennebent diméein ou bugalé énep d'ou volanté, er vugalé ind-memb e vehé hoah diræsonoh pe vennebent diméein énep de volanté ou zad hag ou mam. D'en ordinær er sort diméguennée ne hellant quet bout eurus.

Perac en dès en Ilis laqueit en ampéchemanteucé énep d'er briédereah ?

Lod ag en ampéchemanteu-cé e zou diazéet ar el lézen naturel, lod aral ar léz n Doué; en Ilis ne hel quet nitra ar er sort ampéchemanten-cé. En Ilis en dès laqueit ampéchemanten étré er guérent, eit ma veint douguet d'en dout muyob a respet, ha bihannob a hardéhtèd é quevér en éguilé. Hag open, en Ilis e houér penaus en diméigneu étré er guérent n'en dant quet de vad, d'en ordinær. Chetu perac hi e zistroa, quement il ma bel, hé bugalé ag er sort diméigneu-cé. Mæs p'en hum gav ræsoneu jaujabl de vout dispancet ag en ampéchemanteu-cé, en Ilis e ra dispanç; mæs red-é remerquein erhat : en Ilis ne ra quet jamæs dispanç hemb ræson; ha drest peb-tra n'hi dès chet jamæs en intantion de rein dispanç eit ræsoneu faus. Red-é enta larét gnet gurioné er ræsoneu péré e zong de houlen dispanç; a vihannoh en dispanç reit diar ræsoneu faus ne talléhé quet nitra.

IV. — Petra e seneû er cérémoneu ag er sacremant a briédereah ?

Er cérémonieu e implé en Ilis eid er briédereah e zisq d'omb é hèr gurieu ol en obligationeu a nehou.

Er bélég e bra er vénédiction ar er biseu én ar

houlen gaet Doué ma pbjou gueł-hou rein er bræç ag er Sperèd-Santel d'en ham en douguou, acel-fin ma bellou, crihueit dré er güéléd a nehou, dihuen dob sohtemanteu auemis er salvedigueah, hag er sellèt èl en arrès ag er vuhé éternel, a garanté hur Salvér, querclous èl a garanté hé frièd. En implé ag er biseu e zou forh ancién én Ilis. Ag er hommancemant é ma bet sellet èl en arrès ag er garanté hag ag er fidélité e zeli en dont en neu brièd é quevér eu éguilé. Ne rér meit unan eit discoein penaus er briédereah e zou étré ou dén hag ur voès hemb quin. Er biseu e vé douguet ar en dorn, eit laquat perpet dirac deulegad er ré dimeet er chonj ag er promess ou dès groeit d'en éguilé. « Er biseu e vé laqueit ar er buarvéd bis ag eu dorn clei, rac ag er bis-cé é ta ur hoabieu péham e ya betag er galon; ha rac, èl ma quemér er biseu er bis, èl-cé chué er voès e zeli hé balon d'hé frièd. »

En déu bag er voès e ra ou dorn d'en éguilé èl avent disclériein, dré un douïadel a fidélité, er garanté e bromettant d'eu éguilé; ind e ra ou dorn débeu d'en éguilé, rac m'é ma crihuoh eid en dorn clei, ha rac m'é ma bet perpet sellet ér joéntadur ag en deourn déheu èl er symbol ag er fidélité.

En Ilis, eit hum assurein hoah ag el liberté antiér en dès en neu barti d'hum ingajein, e houlen guet-hai mar vennaut hum guemér en prièd dirac Doué, dirac en Ilis, dirac en dud. Nezé ministran Eutru Doué e lar er honzeu-men én ur hobér sur er groéz ar nehai : « Mé hou joént é bauhue en Tad, hag er Mab, bag er Sperèd-Santel. *Amen* » eveit dégassein chonj dehai penaus é ma ó banbue en Drindèd Santel, ha dré er méritou ag é varbue ar er groéz, en dès hur Salvér Jésus-Chrouist la-

queit er briédereah de vout ur sacremant, ha penaus haunt ne hel torrein el ham e laqua étré-z-hai. Nezé er bélég e daul dour beniguet ar nehai, aveit disquein dehai é teliant bihuein én ur fæçon crechén ha santel. Ha chetu-ind joéntet aveit jamæs.

En neu briéd e assist nezé én overen, ha dré-zé ind e rant ou fromessen santelloh ha dignoh hoah, rac m'é mant èl siellet dré hoaid adorabl hur Salvér Jésus-Chrouist. Arlerh er *Bater*, er bélég e zistro devat-hai, hag e sàn é zorn a drest ou fèn eit tennein ar nehai, e berh Doné, ol er bénédictionen e rubillé guéharal ar er batriarchèd. Ean e houlen er bénédictioneu-cé dré hur Salvér Jésus-Chrouist; hag er beden-cé e vehé perpet cheleuet guet Doué, pe ne laquehé er priédeu harz dehi dré ou dispositioneu fal.

É certæn parrœsieu é vé displéguet ur gouél a drest en neu briéd, aveit disquein dehai guet péguement a vodesti é teliant bihuein : « Penaus é credet-hui, e laré sant Gregoër a Nazianz d'un dén, penaus é credet-hui goulen ma von pur ha modest hon moès, mar d'oh hui-memb hemb modesti? mar vennet ma vou modest, hum gomportet huimemb guet modesti én hé bevér. » Ha sant Isidor e lar ehné : « Er gonél e vé displéguet a drest en dén aveit disquein dehou é teh trettein é voès guet modesti, mour ha respet, hag é qnemér é lod ag en obligationeu ag er briédereah. »

É ol el lodennen ag en overen e lar aveid er priéden, ou Ilis e laqua é peb momand dirac ou deulegad er santeleah ag er stad é péhani en hum ingajant, er fin aveit péhani en hum alliant, hag e gonsist é rein de Zoné ha d'en Ilis serviterion fidel, er pådereah ag el liam péhani ou joént durant ou

buhé, allianç Jésus-Chrouist guet é Ilis a béhani er briédereah e zou el limaj, er garanté dré béhani en neu briéd e zeli bum gârein é Doué hag aveit Doué, ou obligationeu é qnevér en éguilé, ha drest pebtra obligationeu er voès eit péhani en Ilis e boulen ma vou aveit-hi er yàu e guemér ur yàu a garanté hag a beah; d'er voès é quenig ebué èl ur seür er groagué santel ha devot ag el lézen couh. Chetu en ansaignemanteu a bouis e ra er religion d'er priédeu crechén.

Perac é ven perpet en dnd distrujein er chonj ag en ansaignemanteu-cé dré gouvieu bras, dré er banhuézeu safarus, ha dré en dibaucheu péré ne chervijant meit de dennein malédictioneu en Eutru Doué ar allianç en neu briéd?

---

Pihue-benac e ven en dout ur voès vad e zeli choéjein, é misq mil, unan hag en dou er halitéeu-men: er vertu én hé halon, er vodesti ar hé zâl, en doustér én hé bég, hag el labour én hé dorn.

Er peah hag er garanté e zeli bout perpet étré en neu briéd. Azé é caveint er houraj d'andur guet patiantèd en anfin a boénieu péré e zou stâguet doh ou stad.

Un eutru e ziméé, bag ean en doé couviet, é misq paudmad a duchentilèd vras, er mær ag é barrœs, dén simpl, mæs dén a squênd-vad hag a religion. Goudé m'en doé en duchentilèd groeit donæzoneu forb pinbuiq d'en neu briéd, er mær

en hum bresantas ehué guet ur vouistrig én é zorn, hi hengueas d'en eutru-cé én ul larèt dehou ; Eutru, me zad-couh, péham en doé chervijet guéharal idan en Holandision, en doé receuet a nehai en dra-men en dès reit t'em goudé é douæzon ; m'er ra d'oh hinihue, Eutru ; hum chervijet a nehou guet ur squênd-vad, ha plijét guet Doué ansaignein d'oh é furnæz ! » En eutru e zigueoras, en dé arlerh, er vouistr-cé, hag e gavas én-hi ur péh argand ar péham é oé merchet er honzeu-men ag un tu : « *Juncti valemus*, — p'en d'omb joéntet, ni e zon crihue ; ag en tu aral é oé merchet den bod doar a drest en deur guet er honzeu-men : « *Collidentes frangimur*, — p'en hum stoquamb, ni hum zraill. » En eutru-cé e ziscoas er péh argand-cé d'é voès én ul larèt dehi : « Ni hun nès receuet paudmad a zonæzoneu bràu ha pinhuiq ; bama, hanni a nehai ne tal er péh en dès reit t'omb er paisantcé ! » Hag én effèd, ean e ré d'en neu zen yonancé un ansaignemant pourfitabl ; rac p'en dint joéntet a galon, en neu briéd e zou crihue ; p'en dint dispartiet a galon, p'en hum stoquant, ind e dorr ou nerh hag en hum zraill.

Er sacremanteu e zou ur moyand nerhus de santefiein hun ineaneu, p'ou receuamb guet en dispositioneu requis. Un mean santel, péhani en doé ur garanté berhuidant aveit Doué, e lar d'omb pennos en hum hreparé de recen er sacremanteu : « Bamdé, emé-hi, me hra ur beden aveit goulen dré vériteu Jésus-Chrouist, ha dré intercession er Huérhiès ha sant Jojeh, er hræç ma ne hrein quêt jamæs covézioneu na communionen fal, ha ma receuein guet dispositioneu santel men dehuéhan sacremanteu, mar plij guet Doué ma ou receuein. Aveid em bout ur gùir gontrition a me féhedeu, p'en dan de govessat, me hra aveit me hovézion en acteu a gontrition a me fedenneu de vitin ha de noz, hag en acteu e hran épad en dé. En dé quênt ma han de govessat, me hra me fossibl eit laquat ém halon ur gùir glahar ag ol me féhedeu commettet a hondé men dehuéhan covézion hag ehué ag er péhèd brassan a mem huhé, hag én achimant a me hovézion, m'accus unan pé deu béhèd a mem buhé tremeinet. Bamdé me lar ur *Bater* hag un *Ave* aveit me hovézour, eit ma inspiron Doué dehou en aviseu gùellan ha pourfitaplan d'em inean.

Aveit hum hreparein d'em hommunionen, me hra hès én dé er gommunion spiritnel. En dé a me hommunion, quentéh èl ma tihunan, me chonj ér honheur em bou quênt pêl, ha me lar : « Me zou couviet hinihue de daul santel er roué ag en nean. » Aveit dorhel ém halon er chonj ag er bonheur e mès bet de vitin, me hra er réflexion-men : « El liqueur préciussan e gol hé nerh, mar ne vé quet steffet erhat ér vouteil é péhani é ma. » Ha nezé

me hra me œvreu durant en dé aveit trugairéquat Doué ag er honheur e mès het. En dehuéhan communion e hran peh mis, m'hi groa èl pe zehehé bout en dehuéhan a mem buhé. Anfin me hra hiès er réflexion-men : « Ol er ré e receuou ou sacremanteu ér fin ag ou huhé guet dispositioneu fal e vou dannet ; ol er ré ou receuou guet dispositioneu mad e vou salvet. Mæs én ær ag er marhue é vé receuet er sacremanteu, d'en ordinær, èl m'é mant bet receuet épad er vuhé ; me zeli eta perpet laquat poén d'ou recen guet dispositioneu mad, aceli-fin m'em bou en dispositioneu-cé én ær a me marhue. » Hama, groeit ehué ér feçon-cé, ha hui e zou sur ag bou salvedigueah.

« *Hoc fac et vives.* » — Amen. Luc. x, 28

# ROL.

## ER FETÆNIEU A VUHÉ.


| Quentel. | | Pajen. |
|---|---|---|
| I. | Ar er Sacremanteu é jeneral. | 1 |
| II. | Ar er Sacremanteu é jeneral (suit). | 11 |
| III. | Ar er Sacremanteu é particuliér. — Ag er sacremant a Vâdiént. | 20 |
| IV. | A vinistr er vâdiént. | 30 |
| V. | Er cérémonieu ag er vâdiént. | 39 |
| VI. | Ag er péræn hag er véræn. | 46 |
| VII. | Ar er promesseu a vâdiént. | 53 |
| VIII. | Ar en effêdeu ag er vâdiént. | 61 |
| IX. | Ar er sacremant a Gonfirmation. | 68 |
| X. | Cérémonieu hag effêden er gonfirmation. | 77 |
| XI. | Ag er sacremant adorabl ag en Autér. | 84 |
| XII. | Er péh e hra er guirieu ag er gonsécration. | 94 |
| XIII. | En eil tra e hra er guirieu ag er gonsécration. | 102 |
| XIV. | Ag en obligation de gommunein liès. | 111 |
| XV. | Mar dé mad ma communiou er vugalé liès. | 121 |
| XVI. | Guet péh dispositionen é tehér communiein. | 130 |
| XVII. | Effêdeu admirabl er sacremant adorabl ag en Autér. | 137 |
| XVIII. | Ar er gommunion sacrilèj. | 151 |
| XIX. | Ag er sacrefiç adorabl ag en overen. | 157 |
| XX. | Ag er sacremant e Bénijen. | 166 |
| XXI. | Quetan obligation er pénitant : en examén e gousçianç. | 175 |

XXII. Eil devér er pénitant : er gontrition ag é béheden. 185
XXIII. Trivéd devér er pénitant : er ferm propos. 196
XXIV. Puarvéd devér er pénitant : er govénon a vêg. 204
XXV. Puembvéd devér er pénitant : er satisfaction. 216
XXVI. Eil moyand d'hobér satisfaction de Zoué : en induljanceu. 225
XXVII. Ag en nouïen dehuéhan. 234
XXVIII. Ag er sacremant a Urh. 244
XXIX. A gargueu particuliér peb-unan a urheu en Ilis catholiq. 256
XXX. Ag er briédereah. 268
XXXI. Ag er sacremant a Briédereah. 276
XXXII. Ag en ampéchemanteu ag er briédereah. 285

## ORATIO AD SANCTUM JOSEPHUM

Ad te, beate Joseph, in tribulatione nostra confugimus, atque implorato Sponsæ tuæ sanctissimæ auxilio, patrocinium quoque tuum fidenter exposcimus. Per eam, quæsumus, quæ te cum immaculata Virgine Dei Genitrice conjunxit, caritatem, perque paternum, quo Puerum Jesum amplexûs es, amorem, supplices deprecamur, ut ad hereditatem, quam Jesus Christus acquisivit sanguine suo, benignus respicias, ac necessitatibus nostris tua virtute et ope succurras.

Tuere, o Custos providentissime divinæ Familiæ, Jesu Christi sobolem electam, prohibe a nobis, amantissime Pater, omnem errorum ac corruptelarum luem, propitius nobis sospitator noster fortissime, in hoc cum potestate tenebrarum certamine, a cœlo adesto, et sicut olim Puerum Jesum e summo eripuisti vitæ discrimine, ita nunc Ecclesiam sanctam Dei ab hostilibus insidiis atque ab omni adversitate defende, nosque singulos perpetuo tege patrocinio, ut ad tui exemplar et ope tua suffulti, sancte vivere, pie emori, sempiternamque in cœlis beatitudinem assequi possimus.

Amen.

Vannes — Imp. Galles.

## PÉDENN DE SANT JOJEB.

Devad oh, ô eurus sant Jojeb, é tamb én hun trebilleu, hag aberh en dout goulennet secour hou pried santél, ni e gtssq guet confianç hou patromaj. Dré er garanté é hoès bet avett er Huerhiès Vari conceuet hemb péhed, Mam de Zoué, ha dré a garanté tiner e hoès discoett d'er hroaidur Jésus, ni hou ped guet humilité, de sulein ur sell a vadeleah ag en Iliz, prenet dré hoséd Jésus-Chrouist, ha de rein d'emb secour én hun dohérieu revé hou cuelloud hag hou nerh.

O goarnour reit dré Zoué d'er Fameil santél, goarnet er bobl choéjet dré Jésus-Chrouist; Tad carantéus, pelleit a zoh omb quement tra e hellehé couci hun spered hag hun halon; Patrom guetloudec, hun secouret ag en néan ér brézet e hra d'emb en diaul; hag él ma hoès guéharal tennet er Hroaidur Jésus ag en danjér à varv, dihuennet eué bremen Iliz santél en Eutru Doué doh aideu ha fallantéieu hé anemizet. Goarnet perpet peb-unan a ha-n-amb idan hou patromaj, eit ma hellehemb, guet er secour ag hou ç'exampleu, ha dré hou pédenneu, buein én ur feçon santél, meruel é péah, hag arriue én eurusted éternél ag en néan. — Et-cé revou groeit ! (1)

(1) *Seih vle ha seih guch deu-nguént dé a indulyanç.*

Imprimatur :

JÉGOUZO, *Vic. gén.*

